EMGANN

# KERGIDU

HA TRAOU-ALL

C'HOARVEZET E BREIZ-IZEL

**Epad Dispac'h 1793**

GANT

LAN INISAN, BELEK

A VINEVEZ-LOCHRIST




BREST
En ti dalc'het guechall
GANT AN AO. A. LEFOURNIER
D. DERRIEN
LEORIER
85 — ru Siam — 85

KEMPER
E TI IANN SALAUN
LEORIER
56 — ru Kereon — 56

1903

# EMGANN
# KERGIDU

## HA TRAOU-ALL

## C'HOARVEZET E BREIZ-IZEL

**Epad Dispac'h 1793**

GANT

LAN INISAN, BELEK

A VINEVEZ-LOCHRIST




BREST
En ti dalc'het guechall
GANT AN AO. A. LEFOURNIER
D. DERRIEN
LEORIER
85 — ru Siam — 85

KEMPER
E TI IANN SALAUN
LEORIER
56 — ru Kereon — 56

1902

ÉVÊCHÉ

DE

Saint-Brieuc & Tréguier



*Saint-Brieuc, 4 Mai 1878.*

MONSIEUR L'ABBÉ,

*C'est avec une vive satisfaction que je vois notre littérature bretonne s'enrichir d'un nouveau volume, écrit en excellent style, et faisant vibrer toutes les cordes religieuses et patriotiques de notre Bretagne.*

*Vous ne pouvez douter de mon approbation, après le rapport si flatteur de M. Chatton, mon Vicaire général.*

*Si je ne puis encore le lire couramment, parce que les affaires viennent toujours interrompre mes études de* Brezonek, *j'en traduirai toujours quelques pages, et, comme dans votre premier volume, j'y trouverai de nobles sentiments traduits en langage correct et énergique.*

*Vous contribuerez pour votre part à rajeunir notre antique idiome, qui, en traversant les siècles, s'est laissé envahir par des mots exotiques. Quelques-uns prédisent sa mort : qu'ils se rassurent ! Le* Brezonek, *expression du génie de la Bretagne, vivra autant que cette race immortelle.*

Ni zo bepred
Bretouned,
Bretouned, tud kaled.

*Je bénis l'œuvre et l'auteur.*

† AUGUSTIN,
Evêque de Saint Brieuc et Tréguier.

# EMGANN KERGIDU

## KENTA PENNAD

### Kastel-Paol ha Landreger

Pell a zo emaoc'h o c'houlen digant Ian Pennors kounta d'ehoc'h he vuez : Mad, setu aman eun abadenn euz he iaouankiz. Divezatoc'h, marteze, e kounto d'ehoc'h abadennou he gozni.

D'ar mare-ze, n'oa ket brao doare an dud var an douar. Doue, drouk ennhan o veled pec'hejou ar vro, a lezaz he vugale da ober ho fenn ho-unan. Dall evel ma'z eo an dud eb skoazel an Aoutrou Doue, ne zalejont ket da vont dre an hent fall, fall e pep giz : fall evit traou ar bed-man kerkouls hag evit traou ar bed-all. Ha ne ket marz kement-se, rag daou zen dall, pa rankont en em hentcha an eil egile, ne zaleont ket da goueza ho daou var ho fenn e foz an hent. Hag an den paour, er bed-man, n'euz forz peger skiantek eo, eb skoazel Doue a zo dall put.

Ar pez ez an da gounta a ziskouezo kement-se d'ehoc'h guell eget va c'homzou.

Daou vloaz bennag a ioa oa bet harlued ar veleien gant tud deuet euz a gostez Paris, abalamour ma ne falveze ket d'ezho senti ouc'h al lezennou nevez : hogen, al lezennou-ze a ioa a enep lezen Doue, a enep lezen an Iliz, ha zoken a enep lealded lezennou ar bed.

Setu aman an huvre a deuaz e penn ar re a ioa d'ar mare-ze e kas ar c'houarnamant enn dro. Falvezout a reaz d'ezho lakat ho c'hraban var madou an Iliz ha var ar veleien.

Kemeret madou an Iliz, evithan da veza eun torfet euz ar re vrasa, rag ouc'hpenn ma'z oa eul laerounsi, a ioa c'hoaz

eur *sakrilach;* n'oa ket diez d'ezho, rag an Iliz n'e deuz nag archerien na soudarded da zifenn he zra. Evel-se ne oue ket pell ar frapad : leveou ar Zent a oue guerzet dre bevar c'horn ar vro, ha roet kazi evit netra, rag izomm arc'hant a ioa, ha ne gavet ket kals a dud da deuler var al leveou-ze, rag ar feiz a ioa c'hoaz beo e goueled kaloun ar Vretouned. N'euz forz, kavet e oue unan bennag da brena, hag an ilizou a oue lakeat paour glez.

Prest goude beza gwerzet leveou ar Zent e teuaz e penn ar republikaned guerza ive ar chapelou, ar berejou ha beteg an ilizou zoken. Pe seurt guir o doa da ober kement-se ? Guir ebed, nemed ar guir en euz ar bleiz da lounka ar penn-danvad, abalamour ma'z oant ar re grenva. Abaoue al laeronsiou-ze eo e teu ar mear, e kalz a barreziou zo, da ober he vestr var ar berejou ha var ar guez a vez ennho. Mar eman herrio an archerien hag ar zoudarded a du ganthan, evel guechall gand ar republikaned, n'ema ket evelato enn he vir o terc'hel an traou-ze dioc'h he gostez, rag gouzout ervad a ra ne deuont ket a berz-vad.

Madou ar c'houentchou ha madou an noblanz a c'hoarvezaz gantho ar memez tro. Pe seurt guir o doa ar republikaned adarre da ober al laeronsiou-ze ? N'o doa ket muioc'h eget n'o doa da laerez an ilizou. Atao e kavent, evit dont a benn euz ho zaol, eun abek bennag; rag an nep en euz c'hoant da laza he gi a gaf atao eur c'hlenved bennag d'ezhan : ma ne gaf ket enn eun tu e kavo enn eun tu-all ; ma ne vez ket kavet a gleiz e vezo kavet a zeou. Her gouzout a rit kerkouls ha me, tud difeiz ne droont jamez kein da izign ebed, mad pe fall, evit dont a benn euz ho zaol : peb hent a zo mad d'ezho gant ma c'hellint *tapout* ho c'hrog.

Evit dont a benn euz ar veleien, evel m'oant deuet a benn euz madou an Iliz, ec'h en em lakechont e doare da lammet, digant ar Pab hag an eskibien, ho galloud varnezho. Hivizikon, var ho meno, eur persoun, eur c'hure a dlie beza hanvet enn he barrez gant ar c'houarnamant : Eskob na Pab ebed n'o doa da velet var gement-se. Pa ne bliche ket eur persoun pe eur c'hure d'ar c'houarnamant, e viche kaset da eur barrez-all, pe zoken lammet he garg diganthan. Heuill a ranke e peb giz hag e pep tra ali ar c'houarnamant, mad pe fall, evel ma viche e viche. Ha c'hoaz e ranke ar veleien toui var ho c'houstianz senti ouc'h al lezennou difeiz-ze.

Ar veleien a bez a en em zavaz a enep urzou ken direol : kuitaat a rejont ho farreziou evel m'her lavarign d'ehoc'h bremaik. Hag evit gwir, ne ket koll ar penn eo lavaret e teu galloud eur persoun, eur c'hure, da barea gouliou an ene, da bardouni ar pec'hejou, da rei ar vadiziant, etc... euz a berz eur c'houarnamant hag a zo enn he benn eur protestant marteze ha ne anavez ket eo red kovez, pe eun den dizakret bennag ha ne da na var dro iliz na var dro belek ebed, nemet pa vez oc'h ober pourmenadennou en he rouantelez, pe pa en em gaf eun nevezenti bennag gant he dud ? Daoust ha sant Per, hag en doa ranket guechall kaout he c'halloud da brezek an Aviel digant an Impalaer a ioa d'ar mare-ze e Roum ? Nann, e guirionez, he c'halloud a deuaz var eeun digant Jesus-Christ a lavaraz d'ezhan ha d'an Ebestel-all : « Iit dre ar bed oll, deskit d'an oll al lezen am euz desket d'ehoc'h, ha badezit an oll en hano an Tad, ar Map hag ar Spered-Santel. » Galloud ar veleien a deu ive 'ta digant hon Tad Santel ar Pap dre an Aoutrou'n eskop, a zo el leac'h Jesus-Christ, sant Per hag an Ebestel var an douar, ha ne ket digant eur c'houarnamant, n'euz forz pehini e c'helfe beza.

Hag evit guir, ha ne viche ket bet eur farz m'en diviche ranket ar veleien senti, e pep tra, ouc'h ar c'houarnamant ? Rak kaer zo, e pep parrez, ar mear eo a ra e leac'h hag en hano ar c'houarnamant, abalamour ar re a zo e Paris ne c'hellont ket tizout dre oll hag a rank en em diskarga var re-all da ober evitho. Neuze 'ta ar mear en diviche gourc'hemennet d'ar persoun petra da ober, ha zoken penaoz ober ar pez en diviche gourc'hemennet. Ne lavaran ket e ve mear sot ebed, evelato ne ket deuet gantho oll ar Spered-Santel var an douar. An dra-ze ne rache netra ; n'euz forz petra viche ; ar mear a c'helle lavaret d'an Aoutrou persoun pe seurt *chap* da lakaat da zul, var be seurt ton kana ar *C'hirie eleison*..... Ha da c'housperou m'an diviche mall ar mear da vont da ober eur *barti domino,* pe eun abadenn c'hoarivoulou, e viche barnet ar persoun, pe viche kontant pe ne viche ket, da gana eun tamm *Laudate,* rag berroc'h eo eget an *Exitu Israel*.....

Ac'hanta ! ha ne viche ket hounnez eur gudenn diez da zibuna ?

Ha neuze c'hoaz, ma rankche ar persoun, abalamour da lezennou an Aoutrou Doue pe re an Iliz, refuz he bask d'ar

1*

mear, petra a arruche ganthan ? Ne viche ket pell evit beza savet azindan he voutou ha kaset el leac'h-all da zeski ne ket brao refuz an absolven da eur mear n'euz forz peger fall e c'halche beza.

C'houi a gaf d'ehoc'h eo diotachou an traou a gountan aman : ia, diotachou int a dra zur, hag herrio ez euz beac'h ouc'h ho c'hredi. Koulskoude an diotachou-ze a zo bet prezeget dre hor bro, ha dalc'het ker stard d'ezho gand ar Republik, ma'z euz meur a veleg hag a zo bed er prizoun hag a zo maro dre ar *c'hillotin,* abalamour ne falveze ket d'ezho senti ouc'h traou ken diskiant. Ar pez a lavarign aman varlerc'h hen diskouezo d'ehoc'h.

Var an eskibien e kouezaz da genta goall-ioul an dud fallakr : kentelliet mad oant gant brasa enebour enn euz Doue hag he Iliz var an douar. An diaoul, n'euz nemed trubarderez ha korvigell en he gorf, a aliaz anezho da skei da genta var ar penn, rak pa vez torret ar penn, e vez maro ar c'horf; pa vez trouc'het grisiou ar vezen, ar skourrou ne zaleont ket da zizec'ha. Hogen, penn kenta Iliz Jesus-Christ var an douar eo hon Tad Santel ar Pab; mez n'oant ket evit tizout hennez, da viana breman : divezatoc'h her graint hag hen digasint d'ar prizoun e Franz. Mez ma ne c'hellont ket tizout hon Tad Santel ar Pab, e skoint var an eskibien, he genvreudeur, a ra, en he leac'h, dre bevar c'horn ar bed.

D'ar re-man e oue digaset da genta lezennou difeiz ha diroll gand ar c'houarnamant nevez. Gourc'hemennet oa d'ezho toui senti ouc'h al lezennou-ze, rak, hiviziken, ar c'houarnamant epken eo a dlie henvel, e Franz, an eskibien enn eskoptiou kerkouls hag ar bersouned er parreziou. Hon Tad Santel ar Pab n'en doa mui da velet var eskibien Franz, ken nebeut ha n'o doa ar re-man da velet var beleien ho eskopti : tud ar c'houarnamant a dlie ober pep tra. An eskibien hag ar veleien a dlie senti, nann ouc'h lezennou Doue ha re an Iliz, mez ouc'h lezennou great gant tud ha ne dea ket daou var gant anezho da veza kofeseat, na zoken d'ar zul d'an ofern. Traou diskiant eo an traou-ze, ha ne ket 'ta ? Mad, setu petra ioa c'hoant da ober.

Daoust ha ne deuio ken, enn hor bro baour, tud dizakret avoualac'h evit esa ober kement all ? Doue ra viro !

Va c'hredi a c'hellit, an eskibien en em zavaz a enep lezennou ken dizoue. Ne d'an ket aman da gounta d'ehoc'h histor an oll eskibien, ne gomzign d'ehoc'h nemed euz a re hor bro.

Er mareou-ze oa eskop e Kemper an Aoutrou Conan de Saint-Luc, den a zoujanz Doue, ha karet meurbet gand an oll. P'en deveze eur gourdrouz bennag da ober da unan euz he veleien, her grea gand kement a zouzder ma teue, e berr gomzou, da c'hounit ar galoun. Gouzout a rea e viche barnet he-unan, er bed-all, evel m'en diviche barnet he nesa var an douar. Pinvidik oa ervez ar bed, hag aliez n'en deveze ket daou skoued var he hano : kement en doa a roe d'ar paour.

Pa deuaz an dispac'h da ober he freuz kenta e Breiz oa eat mad dija var an oad. Bemdez e kleve ar c'heleier, gouzout a rea petra c'houlennet digant an eskibien, he genvreudeur, ha n'edo ket azindan-zivin e viche, abarz nebeut, goulennet diganthan ar memes tra. Abalamour da-ze e skrivaz d'hon Tad Santel ar Pab, Pi VI, evit lavaret d'ezhan e choume hag e choumche stag ouc'h kador sant Per betek he huanad diveza. Ouc'hpenn-ze, ober a reaz c'hoaz eun tamm skrid hag a lennaz d'he vikeled-vraz evit diskleria ne deuche bikenn da doui senti ouc'h al lezennou dizoue nevez great.

Daou zervez goude-ze e kouezaz klan, uzet gant an oad, he binijennou hag ive gand an anken. Pevar dervez goude e teuaz d'an eskopti, ar re a ioa o kas an traou enn dro e Kemper, da lavaret d'ezhan e ranke toui senti ouc'h al lezennou nevez great gand ar c'houarnamant. An Aoutrou'n eskop, ouc'h ho c'hlevet, a lavaraz d'he vikeled-vraz :

— Setu me barnet d'ar maro.

He galoun a rannaz, me gred, rak antronoz e rentaz he ene d'he Grouer, goude beza choumet stard enn he feiz hag enn he relijion.

Gand an Aoutrou de la Marche, eskop Kastel, ec'h en em gavaz goasoc'h c'hoaz, rak ouc'hpenn ma ranke, evel an eskibien-all, toui senti ouc'h al lezennou nevez, oe c'hoaz lammet diganthan he eskopti. An-dra-ze a ioa eun dra great e Paris gand ar re a ioa e penn ar c'houarnamant, ep kas kelou ebed d'hon Tad Santel ar Pab. Diskleriet e oue d'ezhan gand ar re a ioa e karg e Montroulez, n'oa ken eskop, rak n'oa hiviziken eskopti ebed ken e Kastel, al lezen her lavare.

An Aoutrou de la Marche ne zoublaz ket evit-se. Skriva a reaz da baotred Montroulez eun eul lizer hir ha kalounek meurbed oa bet hanvet eskop e Kastel, a berz Doue, gand hon Tad Santel ar Pab, hag, evel eskop, n'en doa da zenti

nemed ouc'h ar Pab ; var he garg a eskop, tud ar bed-man n'o doa pe vel : d'hon Tad Santel ar Pab epken oa terri he eskopti, ha tamm da dud hag a rank senti ho-unan ouc'h an Iliz hag ouc'h an eskibien ; rak eun eskop eo pastor he eskopti, ha ne ket d'eur pastor senti ouc'h he zenved, mez d'an denved senti ouc'h ho fastor. Hag ouc'hpenn, pa c'hourc'hemenn Doue eun dra hag an dud eun dra-all a enep, e tleer senti ouc'h Doue ha dilezer lezennou an dud. Hon Tad Santel ar Pab, emezhan en eur achui, en euz staget ac'hanoun ouc'h eskopti Leon : ken na dorro va jadenn e choumign stag ouc'h eskopti Leon, ha ne ket ho lezennou-c'houi eo a viro.

Ar feiz n'oa ket c'hoas mouget e kalounou an oll : barnerien Montroulez a joumaz sebezet o lenn eul lizer ker kalounek hag a lezaz, evit eur pennad, an Aoutrou de la Marche e peoc'h. Choum a reas didrabas var dro eur bloas. Neuze e teuas, euz a Baris, urz d'an dud a lezenn a Vontroulez da gas an Aoutrou de la Marche er meaz euz he eskopti, pe d'hen destum er prizoun. An Aoutrou de la Fruglaye, euz a vaner Keranroux, e Plouiann, el leac'h m'eman breman o choum he vap-bian, an Aoutrou de Champagny, a ra kement a vad dre ar vro, a gasaz eur mevel kalounek en doa enn he di da lavaret d'ezhan beza var evez, rak deuet oa da Vontroulez urz da gregi ennhan. An Aoutrou de la Marche a oue glac'haret, mez ne dec'haz ket : re a ziegi en doa o tilezer he vugale. Antronoz ec'h en em gavas e Kastel eun archer, ha gant-han, en he zac'h ler, urz a berz ar c'houarnamant d'an Aoutrou de la Marche, eskop koz Leon, da vont er meaz euz he eskopti.

P'oue klevet ar c'heleier-ze e Kastel, e oue glac'har e pep ti. An dud divar ar meaz a deuaz e kear hag a ieaz var eeun d'an eskopti da gaout an eskop, ho zad ; tud kear a iea ive var ho lerc'h : oll e lavarent :

— Aoutrou'n eskop, choumit ganeomp ! N'o pe ket aoun rak archerien Montroulez ; ne daio hini da gregi ennhoc'h nemet lammet a rafe dreist hor c'horf-ni, rak ni a skuillo betek ar berad diveza euz hor goad kentoc'h eged ho tilezel.

An Aoutrou de la Marche a rede an dour euz he zaoulagad o klevet komzou ker kalounek. Lavaret a reas d'ar bobl a ioa e toull dor an eskopti :

— It pep hini d'he gear, va bugale vad, mont a ran da c'houlen kuzul digant va vikeled-vras, ha digant tud vad-

all a zo aman enn eskopti. Bennoz Doue d'ehoc'h evit ar garantez a ziskouezit dign : Me, n'hoc'h ankounac'haign bikenn, n'ho tilezign ket, mar gellan.

Distro d'he gampr an Aoutrou de la Marche a c'houlennaz digant ar veleien hag an dud a renk huel euz a Gastel a ioa oll en em zestumet enn eskopti, petra en doa da ober. An oll, o velet penaoz ez ea an traou, hen aliaz da gemeret an teac'h. Ma n'her raje ket e viche emgann etre Kastelliz hag an archerien, n'oa ket da veza var zivin, ha neuze an Aoutrou'n eskop a viche penn kaoz a varo meur a hini. An Aoutrou de la Marche a oue glac'haret braz o klevet an alize, evelato e sentaz dre garantez oc'h he bobl : ne falveze ket d'ezhan e viche skuillet evithan berad goad hini anezho.

Penaoz e tec'haz kuit ? Ne oufenn ket, evit her lavaret d'ehoc'h gand guirionez. Lod a lavar oa digouezet varnezhan, en he balez, epad m'edo enn he gampr o skriva he aliou diveza hag he gimiad da dud he eskopti, pevar archer varnugent digaset euz a Vontroulez evit he gerc'hat d'ar prizoun.

An Aoutrou de la Marche a c'houlennaz digant-ho petra glaskent.

— Deuet omp, eme vestr an archerien, d'ho kerc'hat da vont d'ar prizoun da Vontroulez.

— D'am c'herc'hat da vont d'ar prizoun ! Ha perak ?

— Her lavaret a zo bet great d'ehoc'h araok breman ; abalamour ne fell ket d'ehoc'h senti ouc'h lezennou ar c'houarnamant. Alo ! savit divar ho kador, ha deuit ganeomp.

— Evelato e root amzer dign da lakaat dillad-all ha da zestum eur c'hrez bennag da vont ganen. Ha gedal a rafac'h aze eur pennadik, var ar palier, epad ma vezign oc'h ober kement-se ?

Mestr an archerien, gand taol-lagad efeeruz an archer, a zellaz piz ouc'h ar gampr a dro-var-dro. Evel ne vele nemed levriou, bern-var-vern, renket an eil e kichenn egile, e lavaraz d'an Aoutrou'n eskop e choumche d'her gedal. Eur goall bennad e kave d'ezhan e ranke gedal hag e tigoraz ar gampr. Siouaz ! n'oa eskop ebed ken ennhi, eat e ranke beza kuit divar nij....

Neuze e savaz kabal etouez an archerien : dont a rechont oll er gampr ; furcha a rechont kement kougn a ioa.... Unan anezho, o sellet pisoc'h, a velaz eur renkad levriou ha n'edo

ket a renk gant ar re all : chacha a reaz var ar plankenn edo al levriou varnezhan, hag e laoskaz eur griaden. Eno oa eun nor, hag, e tal an nor-ze, oa eur skalier evit diskenn d'ar jardin.... Ker buhan an archerien, an eil varlerc'h egile, evel chas chase o vont dre eun ode vean anter distank, a ziskennaz dre ar skalier-ze er jardin hag a c'haloupaz a-dreuz hag a-hed evit klask ho eskop kollet. Kaer o deoue klask ne gafchont den.

Lod-all a lavar oa eat anezhan he-unan euz he eskopti, araok m'oa en em gavet an archerien, an Aoutrou de la Marche, goude m'oa bet kuzuliet var gement-se gand he veleien ha gand an dud-all a Gastel a ioa enn dro d'ezhan.

Pehini euz an diou histor-ze eo an hini vir ? Ne ouzounn ket : Kastelliz a gount anezho ho diou. N'euz forz penaoz, an Aoutrou de la Marche a dec'haz da viana, rak n'en doa ket a c'hoant e vije skuillet evithan eur berad zoken euz a c'hoad he vugale, hag a ieaz da guzet da di an Itroun Jegou du Laz.

Goude m'o deoue furchet an archerien jardin an eskopti euz an eil korn d'egile, hag an eskopti euz an neac'h d'an traon, ep kaout an hini a glaskent, e teuchont e kear hag ec'h en em lakechont da furcha ive an tiez. Epad m'edo lod oc'h ober an dra-ze, lod-all a ioa kaset var loan, daou var hent Plouescat, daou var hent Berven, daou var hent Rosko da velet ha tec'het e viche an Aoutrou de la Marche dre unan bennag euz an hentchou-ze. Dont a rejont enn dro, eonennet ar c'houezen var ho c'hezek, ep beza kavet eskob ebed. Ker mad kuzet oa an Aoutrou de la Marche e ti an Itroun Jegou du Laz ma n'oue ket kavet e kear ken nebeut.

Evelato an Aoutrou de la Marche n'oa ket evit choum pell kuzet e ti an Itroun du Laz, rak an ti-ze a zo e kear, ha ma teuche an disterra beac'h varnezhan e viche tizet eaz avoualac'h abalamour ne gafche ket he dro da dec'het kuit : e kear n'euz na koat, na lann da guzet en ho zouez. Red oa 'ta d'ezhan klask eun ti all da guzet. N'oa ket diez d'ezhan kaout. Kement ti a ioa e Kastel, ken e kear, ken var ar meaz, a ioa digor d'ho eskop. Etre hanter-noz hag eun heur. an Aoutrou de la Marche, goude beza lakeat dillad-all, a deuaz, dre guz ha dre adren kear, da vaner an Aoutrou de Poulpiquet-Koatlez, a ioa o choum er Gernevez. Eno oa easoc'h d'ezhan en em guzet, hag ac'hano oa easoc'h d'ezhan

tec'het, mac'h en em gafche beac'h varnezhan, rak koajou a ioa a dro-var-dro.

Kaer a ioa, n'oa ket an Aoutrou de la Marche evit choum er vro. An archerien ne ehanent da furcha an tiez e kear ha da eskina an dud. Drouk a ioa ennho o velet tec'het an Aoutrou'n eskop, hag o doa c'hoant da lakaat da boueza var Gastelliz ar beac'h euz ho drouk. Red oa ive 'ta sonjal kemeret an teac'h. Ha da beleac'h mont nemed da Vro-Zaoz, d'al leac'h m'oa eat dija meur a eskop ha meur a velek ?

Ha penaoz kemeret an teac'h ha treuzi ar mor ? Neuze, kerkouls ha breman, aoutrounez Kastel o doa bagou braz avoualac'h evit mont da Vro-Zaoz ; neuze, kerkouls ha breman, e viche kavet, etouez an noblanz evel etouez ar goueriaded, martoloded kalounek avoualac'h evit ober a galoun vad ar veach, n'euz forz peger riskluz oa. Mes an archerien ha paotred ar c'houarnamant a ioa ho daoulagad var bep tra : teuler evez mad a reant. Ma viche guelet, dioc'h ar mintin, eat kuit epad an noz euz a Bempoull bag unan bennag euz ar re binvidik, kerkent e viche savet trouz ha klask d'ezhi. Kasset e viche var he lerc'h eul lestr braz bennag ha ne viche ket pell evit he faka. Daoust ha n'edo ket ar *Sans-Pitié* — e brezounek, an hini didruez — e kichenn Kastel-an-Taro, dare da astenn he lian ha da nijal var eeun varzu Bro-Zaoz, varlerc'h ar vagig vian ?

Petra da ober ive 'ta ?

D'ar mareou-ze, ha pell goude, betek nebeut amzer a zo zoken, e veze bep sizun e Rosko listri bian hag a rea froderez etre Franz ha Bro-Zaoz. Peurliesa e kargent guin-ardant, goude beza paet, e Franz, ar guiriou dleet evit kas evach er meaz euz ar vro : eur vicher oa hounnez. Pa vezent paket, ar pez ne c'hoarveze ket aliez, rak ar Zaozoun a gaf ive mad ho banne guin-ardant, a reont *brandign* anezhan, e viche dalc'het ar pez a veze el lestr : ar vartoloded avechou a veze lakeat eun dervez pe zaou er prizoun, ha goude-ze e teuent d'ar gear evit mont adarre er zizun varlerc'h da ober ar memez tra. — P'en em gave al listri bian-ze var vel da zouar Bro-Zaoz e taolent ho barrikennadou guin-ardant er mor, eun tamm ploumm pounner stag outho, evit ho c'has d'ar goeled, hag, ouc'h an tamm ploumm-ze, eur gordenn hir, eur pesiad spoue ouc'h he lost evit neuennat var an dour, da ziskouez e peleac'h edo. Ar re a rea ar vicher-ze o doa koumperi e Bro-Zaoz. Pa viche diskarget al lestrik ez

ea ar vartoloded, ken dinec'h ha tra, d'ar porz mor, en eur lavaret n'oant nemed pesketerien baour, distaolet var douar Bro-Zaoz gant eur barr goall amzer. Evit guir, da lavaret d'ho c'houmper oa e peleac'h edo ar guin-ardant, ha ped barrikennad a ioa.

Mad, ar veleien hag an aoutrouien a guzulie an Aoutrou de la Marche a gavaz d'ezho n'oa ket guelloc'h hent eged hennez da dec'het araok an dud fallakr o doa kement a zrouk ouc'h an Aoutrou'n eskop. Eur c'hiz dister da guitaat he eskopti oa hounnez evit eun eskop ; evelato an Aoutrou de la Marche a aotreaz er memez tra.

Eun dervez, var dro teir heur goude kresteiz, an Aoutrou de Kermenguy a c'halvaz d'he gaout, d'he gampr, el leac'h n'oa nemethan he-unan, he vap n'en doa ket c'hoaz ugent vloaz achu.

— Va mab, eme an Aoutrou koz, oc'h huanadà !

— Petra eo, va zad ?

— Ha kaloun hoc'h euz ?

— Ia, me gred, va zad, em euz kaloun, ha n'ounn ket den da dec'het araok va skeud.

— An dud iaouank a vez oll evel-se. Netra ne ra aoun d'ezho a bell, ha pa vezont dirag....

Hag an Aoutrou koz a blegaz ouc'h an daol, he benn etre he zaou zourn, en eur denna eun huanadenn hir.

— Kaout a ra d'ehoc'h, va zad, eme an Aoutrou iaouank, e vefenn den da dec'het n'euz forz dirak petra, gant ma vezo evit ar mad ? Neuze ne vefenn ket mab d'ehoc'h.

— Komz evel eun den a rit aze, va mab, ha vad a ra d'am c'haloun ho klevet.

— Perak 'ta neuze, va zad, hoc'h ken nec'het o komz ouzign ?

— Abalamour, va mab, ar pez am euz da ginnik d'ehoc'h a zo eun dra rust meurbed.

— Komzit, va zad, n'euz forz peger rust e c'helfe beza, ho mab a zento, rak n'hoc'h evit gourc'hemenn d'ezhan nemed traou mad.

— Va mab, eme an Aoutrou de Kermenguy goz, evel dizanmet hag en eur zellet ouc'h an den iaouank, ma c'houlenfenn diganeoc'h ha rei a rafac'h a galoun vad fenoz, ne ket varc'hoaz, fenoz, ho puez, mar deo red, evit ho Toue, ho relijion hag ho pro, hag en ober a rafac'h ?

Daoulagad an Aoutrou iaouank a steredennaz : mont a reaz da gaout he dad, kregi a reaz en he zourn :

— Ia, va zad, emezhan gant erderr, ia, hen ober a rign, hag hen ober a galoun vad. Ma ne rafenn ket ne dlefenn ket dougen hoc'h hano. Gourc'hemennit, va zad ; mall eo gan-en klevet ar pez a dlean da ober fenoz.

— Tridal a ra va c'haloun em c'hreiz ouc'h ho klevet, va mab. Meulet ra vezo Doue ! Mar choumit e buez e vezo c'hoaz var ho lerc'h, var an douar, bugale vad hag a galoun, bugale a zoujanz Doue.

Setu aman, va mab, ar pez am euz da ginnig d'ehoc'h : Gouzout a rit eman an Aoutrou de la Marche kuzet e maner ar Gernevez. Fenoz e tle mont kuit ac'hano. Ni a zo en em glevet gand eur vag froderez a zo hirio e Pors-ar-Bescond, e tal Santez-Barba-Rosko, hag a dle mont, e berr, en he hent varzu Bro-Zaoz en eur gas gant-hi an Aoutrou de la Marche. Gouzout a rit hon Aoutrou'n eskop ne c'hell ket mont kuit he-unan euz ar Gernevez : ne c'hell ken nebeut fiziout e kement hini a zo, hag em euz sonjet ennhoc'h, va mab, evit mont e berr da vaner ar Gernevez da gerc'hat an Aoutrou de la Marche ha d'her c'has betek ar vag, pe da vervel enn hent, m'ar bez red, evit hen difenn. Oc'h ober an dra-ze, e tifennot ho Toue hag ho relijion, rak diouall ouc'h pep drouk a reot eun eskop hag a zalc'h, dre urz hon Tad Santel ar Pab, leac'h Jesus-Christ he-unan er c'horn-man euz ar bed : difenn a reot ive ho pro en eur viret outhi da ruzia he daouarn e goad eun den a zoujanz Doue, n'en euz great drouk da zen. An Aoutrou'n eskop ne gaso ket kals a draou ganthan, mez evelato e vezo eun dra bennag. Aman, hon euz eur mevel, Job Postik a Roslan, e Plougasnou, mab hor merour, hag a c'heller fiziout ennhan. Hennez a ielo ganehoc'h evit dougen lod euz ar zamm, c'houi a zougo lod-all. Poan o pezo, va mab, Doue ho paeo, hag ho tad a vezo fouge ennhan o kaout eur mab ker kalounek.

Hag an Aoutrou de Kermenguy goz a ioa an dour enn he zaoulagad hag enn he vouez.

— Va zad, eme an Aoutrou iaouank, ma ne gafac'h ket abek e kement-se, me a gafe d'ehoc'h eun den iaouank hag a deufe ive fenoz ganeomp-ni a greiz he galoun.

— Piou eo hennez, va mab ?

— An Aoutrou Salaun de Kertanguy (1).

(1) An Aoutrou de Kertanguy-ze a zo maro dizemez e maner Koatudavel, e parrez Mespaol.

— Ne c'houlennan ket a vell, va mab. Mar bezit tri ez aio muioc'h a draou ganeoc'h evit hor paour keaz Aoutrou'n eskop, ha, mar teu beac'h varnoc'h var an hent, e viot unan muioc'h d'hen difenn. Komzit ouc'h ho mignoun hå bezit e maner ar Gernevez e berr da c'houeac'h heur. Me ho kuita breman, hag a ia di da lavaret d'an Aoutrou de la Marche e c'hell beza dinec'h... Kenavezo e berr, va mab.

— Kenavezo e berr, va zad, ha lavarit d'an Aoutrou de la Marche e vezo ganthan tud a galoun.

Da c'houeac'h heur noz an Aoutrou de Kermenguy, an Aoutrou de Kertanguy ha Job Postik a ioa er Gernevez. Eno é kafchont c'hoaz eur martolod digaset gand kabiten al lestrik froder evit diskouez an hent d'ezho, a hed an aod penn da benn, gand aoun n'her gouizient ket.

N'e dan ket da essa kounta d'ehoc'h ar glac'har en deoue an Aoutrou de la Marche o kuitaat he eskopti ha tud ker kalounek, evel ar re a ioa enn dro d'ezhan..... Nann, rak ne c'helfenn ket hen ober..... Eur c'himiad truezuz a oue, nebeut komzou, kals daelou.....

Dre eun nor euz ar jardin ez ejont kuit, hag, abiou Pempoull, a ribl ar mor, e kemerchont ho hent evit tizout al lestr a ioa ouc'h ho gortoz. Ne gafchont den var an hent, a drugare Doue..... Al lestrik froder a ioa e kichenn chapell Santes-Barba, var eun dreazenn, kuzet a bep tu gand diou renkad reier, hanvet Pors-ar-Beskont. P'en em gafchont, al lestr a ioa er zeac'h, mez lano a ioa hag abarz nemeur oa mor avoualac'h da vont kuit.

Eur c'himiad truezuz a oue eno : Eun eskop, enn eul lestrik karget a vin-ardant, red d'ezhan dilezer tud he vro, ha daou zen iaouank bet var var euz ho buez evit hen digas betek al lestrik-se !..... N'oa ket a amzer da zale, rak tud a c'helle en em gaout, ha neuze ?.....

An Aoutrou de la Marche, savet el lestr, a drugarekeaz an dud kalounek o doa hen digaset betek eno, hag a lavaraz d'ezho daoulina ma roche d'ezho he vennoz. An Aoutrou de Kermenguy, an Aoutrou de Kertanguy ha Job Postik a zaoulinaz var an treaz, ha divar al lestr a iea hag a deue gand ar mor, an Aoutrou'n eskop a roaz d'ezho, en eur vouela dourek, he vennoz diveza.....

Kerkent an heor a oue savet, al lian a oue astennet var ar guerniou, hag al lestrik bian a droaz penn varzu Bro-Zaoz ha kein da zouar Breiz-Izel.

Diou nozvez hag eun dervez a ioa red da eul lestr ker bian hag hennez evit tizout douar Bro-Zaoz. Keit all er mor! Ha ma viche paket gant eul lestr bennag a Franz pe a Vro-Zaoz zoken? A drugare Doue n'en em gavaz droug ebed : an Aoutrou de la Marche a ziskennaz var douar Bro-Zaoz ep ma c'hoarvezaz drouk ebed ganthan.

Eno eo marvet, pell dioc'h he dud, pell dioc'h he vro, pell dioc'h he eskopti!

Abaoue eo deuet he relegou da Gastel, hag herrio emaint e kreiz ar re a gare kement, hag a gare ive kement anezhan.

Gant an Aoutrou Le Mintier de Saint-Andre e c'hoarvezaz ar memez tra evel gand an Aoutrou de la Marche. Ar pennou braz ha dizakret a Baris o doa lammet diganthan ive he eskopti, ep lavaret hano d'hon Tad Santel ar Pab.

Setu aman penaoz e kount guerz Landregeriz an nosvez diveza a dremenas en ho zouez ho eskop ker karet :

E Landreger, toull an or dal,
Enn iliz-veur Sant-Tugdual,
Pa zon klemuz an hanter noz,
E voa daoulinet eun den koz.

Dispak oa ganthan he vleo guenn,
Hag he dal pleget er boultren :
Hennez eo Augustin Mintier,
Den Doue, eskob Landreger.

Hag e vouele hag e pede
Jesus-Krist 'vit he vugale,
Sant Tual, sant Yvon ha sent Breiz :
He galoun a fraille enn he greiz.

Pa oa great ganthan he beden,
Tec'haz 'kreiz an devalijen,
Oc'h irvoudi, hag o pedi,
Evit Breiz, ar Verc'hez Vari.

« Itron Guir-Zikour, c'houi hor Mamm,
» Hor patronez mad a Vingamm
» Taolit evez enn hanv Doue
» Var Tregeriz, va bugale.

» Va bugale, karit ho Mamm,
» Ar Verc'hez sakr euz a Vingamm,
» Karit ho mamm, va bugale,
» Ha c'houi a vo karet gant Doue. »

Araok m'oa deiz, an Aoutrou Le Mintier de Saint-Andre a dec'haz kuit euz he eskopti gand eun den kalounek, n'euz

ket he bar, hanvet Taupin. Heman an den-man en euz gre kals traou epad an dispac'h, avoualac'h evit ober eul leor e he bez. Marteze divezatoc'h e vezo kountet d'ehoc'h he histo penn-da-benn. Evit tec'het araok ar zoudarded a ioa e kea deuet evit her c'has d'ar prizoun, an Aoutrou'n eskop a iea kuit adreuz he jardin ha koat an eskopti, dre an nor guz sko var ar ster vraz a ia dre gear Landreger. Eno oa eu vag ouc'h her gortoz, evit her c'has dioc'h-tu, dre vor ; lo a lavar da vaner an Aoutrou de Roquefeuille, lod-all da di a Aoutrou de Bois-Riou. Me gred oa an daou Aoutrou kalou nek-se en em glevet evit tenna an Aoutrou Le Mintier d Saint-Andre euz a gear Landreger.

A benn an noz varlerc'h oa kavet eur vag ha martoloded feiz hag a galoun evit kas an Aoutrou'n eskop da enezer Jersey a zo d'ar Zaozoun. Var dro unnek heur, tenva meurbed an noz, an Aoutrou Le Mintier de Saint-Andre eskop diveza Landreger, a guiteaz douar he eskopti, ha Breiz-Izel.....

Marvet eo e Bro-Zaoz evel an Aoutrou de la Marche, ep beza gellet distrei d'he eskopti !

An hini en euz respountet d'ezhan he ofern diveza, araok kuitaat he eskopti, a zo c'hoaz e buez. Er bloas-man, da c'houel Iann, en devezo eur bloaz ha kant achu. He hano a zo Fransoa Kerroux, o choum e Sant-Aron, e parrez Plemeur-Gauthier. Bet eo, epad hanter kant vloaz, mear enn he barrez. Ar groaz a henor a zo ganthan, mez eur groaz-all en euz hag a zo dudiussoc'h d'he galoun eget hounnez. An Aoutrou David, eskop Sant-Briek, en euz goulennet evit-han digant hon Tad Santel ar Pab Pi IX, hag e bet en euz ive, kroaz Sant-Gregor, abalamour m'eo bet choumet, epad he vuez hir, e pep leac'h hag e pep giz, stard meurbed enn he feiz hag enn he relijion.

Setu aman lod euz ar verz a gane Landregeriz, ep aoun ebed rak ar zoudarded, goude m'en doa ranket ho Aoutrou'n eskop pellaat diout-ho :

Lestrik, digor prim da voelliou,
Dinec'h, nij skanv dreist ar c'hoummou :
Mestr braz ar mor da ziouallo
Kreiz ar gerrek, an arneo.

Jerze, enezen evuruz,
Ha c'houi, Bro-Zaoz, bezet joauz,

Gant karantez digemeret
Hon eskop santel divroet.

Eul lommik dour, a vez roet
D'an emzivad, enn he zec'hed,
A dal, hervez lavar Jezuz,
Enn env eur gurunen skeduz.

Petra eta ne dalvo ket
An tamm bara d'ezhan roet?
Doue a skuillo var ho pro
Gant largentez he vennosio.

Relegou an Aoutrou Le Mintier a zo bet digaset euz a Vro-Zaoz da Landreger, evel m'eo bet digaset da Gastel relegou an Aoutrou de la Marche. Eur gouel skeduz meurbed a oue enn dervez-se e Landreger. An Aoutrou David, eskop Sant-Briek, en doa pedet da zont d'ar gouel tri eskop-all hag arc'heskop Roazoun, *tad koz ar Vretouned.* Eno e oue kanet kanaouennou euz ar re c'houeka savet gand an Aoutrou Cabec, persoun Sant-Nicolas-du-Pelem ; an Aoutrou Le Tourneur, persoun Runan ; an Aoutrou Floc'h, avieler ; an Aoutrou Mat, persoun ar Faouet ; an Aoutrou Dubourg, belek, ha kals a re-all. N'oun ket evit ho c'hana d'ehoc'h aman, rak ne ket traou nevez, mez traou koz eo em euz c'hoant da gounta d'ehoc'h. Mar hoc'h euz c'hoant da lenn ha da gana ar c'hanaouennou-ze, n'hoc'h euz nemed kemeret al leorik brao en euz skrivet var gouel Landreger an Aoutrou Coz, persoun ar C'hoz-Marc'had.

Pa'z eo guir e komzan d'ehoc'h euz a Landreger, ez an da lavaret d'ehoc'h ar pez a c'hoarvezaz eno nebeut goude ma'z oa eat an Aoutrou'n eskop kuit.

Ar republikaned, evel pa viche tan an ifern enn ho c'haloun, n'oant ket evit gouzaon e chomche e iliz ebed an disterra tra zantel. Kas a reent gantho, pa ho c'havent, ar c'haluriou hag an oll draou sakr a ioa enn aour pe enn arc'hant. Ho ioul a goueze zoken var draou ha n'ho doa talvoudegez ebed evitho : N'o doa ken c'hoant, a gredan, nemet da zistruja kement tra a c'helfe digaz da zonj d'ezho euz eun Doue enn env hag a roio da bep hini ervez he oberou.

Hogen, e iliz kathedral Landreger oa eur volz euz ar re gaerra, a ioa ennhi relegou sant Yvon. Ar guel euz ar volz-se, ker brao kizellet gant hon tudou koz, ar brud euz a

zantelez hag euz a viraklou sant Yvon a lakeaz anezho d
vont e kounnar.

— Red oa, emezho, lammet a zirag daoulagad an du
traou ha ne zigasont da zonj d'ezho nemet euz ho diotacho
koz.

Ker buan e oue klasket binviachou, ha bolz sant Yvo
ne zaleas ket da veza freuzet ha bruzunet.

Mez ne oue ket avoalc'h kement-se. Evel pa viche a
diaoul koz he-unan o c'houeza avel an ifern enn ho c'haloun
e teuas enn ho fenn, evit ober muioc'h a boan d'an dud vad
mont da lavaret an ofern. Mont a rejont var eeun d'a
segreteri. Eno, en eur glask an traou da oferenna, e kaf-
chont eun arched great, me gred, evit kenta hini a varfche
e kear, rag, e bro Treger, e vez great aliez an archedou
araog ma vez ezoum anezho. Ar guel euz an arched-se a
lakeaz eur zonj-all da zont enn ho fenn.

— El leac'h lavaret an ofern, eme unan anezho, greomp
eun *anterramant*; esoc'h kalz e vezo d'eomp, guelloc'h e
gouezimp hor micher : hag ouc'hpenn, gant hon *anterra-
mant*, ez aimp dre ruio kear en eur gana a bouez hor penn :
*Requiem æternam dona eis Domine..... Requiescant in
pace*.... Hag ar guel ac'hanomp a lakaio ar Vretouned dis-
kiant-ma da zizec'ha var ho zreid.

— Ia, mad a leverez, eme ar re-all ; guelloc'h eo d'eomp
ober eun *anterramant*.

An arched a oue lammet he c'holo divarnhan, hag unan
anezho a oue lakeat da azeza ebarz. C'houeac'h pe eiz a
viskaz dillajou oferenna ar veleien hag ho japou, ha ker
buan an arched a ieaz er meaz euz an iliz douget gand
pevar-all.

Lavaret d'ehoc'h pegen doaniuz, pegen euguz zoken oa ar
guel a gement-se, ne c'hellan ket hen ober. Goap a reant
euz an daelou a skuill eur bugel, eur pried mad pa vez o
kas he dad, he vamm pe he bried d'ar bez.... Ar prenestou,
an doriou a zerret dre ma ho c'hlevet o tont. A benn eur
pennad, e skuischont hag e lakechont an arched var an
douar. Krial a rejont var an hini a ioa ebarz en eur lavaret
d'ezhan dont er meaz da eva eur banne gantho, rag achu oa
an anterramant, avoalac'h a zismeganz o doa great var
Landregeriz. Mez siouaz ! kaer a ioa krial, heman ne zave
ket.... Koulskoude n'oa ket tachet golo an arched evel ma
vez great var ar re varo. O velet an dra-ze, unan euz ar

zoudarded a dosteaz hag a lammaz kuit ar golo : an hini a ioa ebarz ne finve tamm. Neuze eun all o kredi edo oc'h ober farsou a grogaz enn he zourn evit her sikour da zevel..... Mez siouaz ! maro oa evit mad.... Hag an arched kemeret, enn dro genta, evit ober eur fars, a deuaz, enn eil guech, da veza eun arched a zevri, rag antronoz ar republikan a oue sebeliet enn arched-se.

Ne reer ket enn aner goap euz ar zent hag euz an traou santel.

Ar brud euz a gement-man a zo c'hoaz herrio dre gear Landreger hag ar re goz ac'hano a gounto d'ehoc'h, mar kirit, an traou-man guelloc'h egedoun-me.

Ne ket e Landreger epken e oue kriz ha dizoue ar republikaned : setu aman traou c'hoarvezet enn eun tu all euz a zepartamant ar C'hot-du-Nord hag hen diskouezo d'ehoc'h.

---

# EIL PENNAD

## Ar skrab e kouent Sant-Aubin

Peder leo diouc'h kerig vian Lamball ez euz, var zu an avel viz, eur c'hoad braz, hag en euz d'an nebeuta daouzeg mil dervez arad.

E kreiz ar c'hoad-se, ouc'hpenn daou c'hant vloaz a ioa, an Aoutrou Olier Lamball, kount Penthievr, en doa savet eul leandi, eun abati pe eur gouent, mar kavit guell, hag en doa lakeat eno menec'h da bedi Doue evit silvidigez he ene. Er c'his-se a rea an noblanz koz. Evit kaout digant Doue ar pardoun euz ho fec'hejou, evit rei bara ha dillat d'ar paour, mignoun Doue var an douar, e roent lod euz ho leveou da venec'h ha n'o doa da ober nemed pedi Doue evit ho madouberour, ha labourat an douar a dro-var-dro, roet d'ezho, evit en em veva ho-unan, ha rei bara d'an nep a deue da c'houlenn da c'harz toull ho dor. Breman ez euz chenchet

giz, siouaz ! An darn-vuia euz ar re binvidig a ia da lounka ho leve da Bariz, pe da eur gear-all bennag, da rei labour me gred, da dud ha n'ho deuz ken c'hoant nemed da drouc'ha ho gouzoug d'ezho, kenta ma kavint ho zro.

E leandi Sant-Aubin, hennez oa hano ar gouent savet gant an Aoutrou Olier Lamball, hag a gomzan anezhi, e leandi Sant-Aubin oa digor an nor d'an oll ; kerkouls d'ar pec'her paour a deue di d'en em zizamma euz he bec'hejou e c'harz treid eur *c'honfessour* karantezuz, evel d'ar paour ezommek n'en doa tamm da zebri he-unan, na grinsenn da rei d'he vugale.

Evelse, ne ket eb souez m'ar doa karet dre ar vro menec'h Sant-Aubin. Den n'en diche kredet ober d'ezho an disterra poan ; den zoken n'en doa kredet lavaret d'ezho edo ar dispac'h dre ar vro gant aoun na vichent eat kuit euz ho leandi ha lezet ar pec'her da vervel enn he bec'hed hag ar paour da zizec'ha gand an naoun.

Abalamour da-ze, daou vloaz a ioa o doa ranket ar veleien pe gemeret an teac'h, pe mont azindan guz, ha menec'h Sant-Aubin n'o doa klevet hano euz a netra. Daou vloaz a ioa abaoue ma'z oa lakeat ar Roue Louis XVI d'ar maro, hag evelato bep sul, pa ganet an ofern e kouent Sant-Aubin, e kanet bep tro ar beden evit ar Roue, an *Domine Salvum fac regem, etc...* Ar venec'h ne vevent ket evit ar bed.

Kaloun tud ar vro a dride a levenez o velet oa, e kreiz kement a zispac'h, ankounac'heat kouent Sant-Aubin, ha bep noz e pep ti, pa c'hellet lavaret ar pedennou, rak ne c'hellet ket hen ober bemdez, abalamour d'ar republikaned ha d'an dud fall a rede dre ar vro, ha ne felle ket d'ezho klevet hano euz a Zoue, bep noz e lavaret atao eur *Bater* hag eun *Ave, Maria* evit pellaat pep droug diouc'h menec'h an abati. Kaout a rea d'an dud paour e selaou Doue ho fedenn, ha rei a reant, dijipot avoualac'h, d'ar republikaned, ar pez a c'houlennent digantho, evit miret outho da vont da furcha ar vro ha da zizelei kouent Sant-Aubin. Mez mennoz an dud keaz-se n'oa ket mennoz Doue. Doue a falveze d'ezhan digoll, ar c'henta ar guella, er bed-all, el leac'h ma eman ar guir eurusted, ar venec'h euz ar boan o doa hag euz ar binijen a reant var an douar, ha paea anezho abred euz ar vad a reant d'ho nesa. Doue a oar guell egedomp ar pez a zo ar guella evit hor brasa mad ; red eo he anzao, n'euz forz peger kriz e c'helfe beza d'hor c'haloun, n'euz forz pegement e ve a enep hor c'hoant hag hor faltazi.

Poaniuz oa an traou-man evit an dud a dro-var-dro, evit guir ; mez daoust ha ne c'hell ket Doue hon hanter-flastra, mar kar, evit hon distrei outhan ?

Eun dervez, dervez glac'haruz ! e tigouezaz e kear Lamball, soudardet a gostez an Normandi hag o doa klevet enn ho bro hano euz a gouent Sant-Aubin, rag bruded oa a bell. Sonjal a rea d'ezho e tlie beza er gouent-se aour a forz hag arc'hant da vuzula gand ar boezell. Abalamour da-ze ne leverchont grig da zen : ne reant nemed goulen an hent da vont euz ar bourg-man da eur bourg-all, euz an eil kear d'eben, ha traou-all divar nij er c'his-se ne oant na du na guenn. Eur veach ma o doa klevet an hent da vont da Sant-Aubin, o doa klevet ar pez a glaskent, ha ne ouent ket dievez avoualac'h evit diskleria da zen ar pez a ioa enn ho spered, rag mar ho diviche lavaret o doa c'hoant da vont da Sant-Aubin, deg den el leac'h unan a viche kavet da vont d'ar red da gas kemenn d'ar venec'h.

Eun abardaez, var dro peder heur dioc'h an noz, e kreiz ar goan, e oue guelet soudardet, gantho ho fuziliou karget, o vont er meaz euz a gear Lamball. Da beleac'h ez eant ? Den n'her gouie e kear.

Mont a reant da aloubi kouent Sant-Aubin.

Tost da hanter-noz oa pa zigoueschont e tal dor borz al leandi : tenval oa an noz ; eun tamm aoun a grogaz er zoudardet ; edont e kreiz eur c'hoad braz, pell diouc'h an dud... Ha mar doa chouanted el leandi ?... Oh ! neuze oa great gant-ho, rak ar chouanted a ioa paotred hag a en em ganne da vad... Unàn anezho zoken a lavaras en eur drei ouc'h he gamaraded :

— Deomp enn dro.

— Nann, eme an hini a ioa e penn ar vanden, hag en doa an ear da veza hardisoc'h eget ar re-all, chommit aman prest da denna e ken kaz ma teufe unan bennag er meaz. Me a ia da ober an dro d'ar gouent da c'houzout ha me a glevo eun trouz bennag. — Hennez n'en doa ket daou liard var he hano; c'hoant kaout arc'hant en doa a-vad, n'euz forz dre be c'hiz.

Eur pennadig brao oa bet oc'h ober he dro, ha me gaf dign, m'o diche kredet he zoudardet kemeret an teac'h ha dont enn dro, o diviche her great ; mez aoun o doa rag ho mestr, hag ouc'hpenn ne c'houient var zu pe du trei. Kaout a reaz ive 'ta he zoudardet el leac'h m'en doa ho lezet. Ker-

kent ha ma en em gavaz gant-ho ho galvaz d'en em gelc'ha enn dro d'ezhan hag e lavaraz d'ezho laouen ha goustadik :

— N'euz den var zao el leandi, na den-all var dro ; n'euz ket eur c'hi zoken da ziouall an ti.

Paour keaz soudard, da ober petra e viche bet eur c'hi e ti tud ha n'o doa netra d'ezho ho-unan !

O klevet kement-se, e savaz kaloun d'an oll. N'oa den var dro al leandi ! Hag el leandi-ze oa arc'hant da renta deg gueach pinvidik pep hini anezho ! Klask a rejont an digor, ha n'oe ket diez d'ezho her c'haout, rag an nor n'oa prennet nemed gand eul liket-koat, ha c'hoaz, allas ! he frenn a ioa he lost er meaz euz ar porz, ha n'oa nemed chacha varnezhan evit digeri. Eur veach eat er porz ec'h ejont var eeun varzu ar gouent : goulou a oue allumet ; edont etal dor al leac'h m'edo kousket ar venec'h, dinec'h evel kristenien ha n'o doa aoun da gaout na rag an dud na rag Doue. Kerkent e oue klevet an tennou o krozal ; ar venec'h paour, toullet ho c'horf, torret ho fenn gand ar boulejou a ruille divar ho guele kalet var al leur-zi : ar goad a rede var an douar hag a bouloudenne eun tamm larkoc'h enn ho c'hichenn... Ruill a reant divar ho guele, mez ne vezent ket lazet oll en eur goueza : krial, en em erbedi a reant... Mez ne zelaouet ket ho c'hlemmou !... Pa vele ar zoudardet oc'h en em erbedi outho, var bennou he zaoulin, bisach eur manac'h koz, roufennet he zremm gant an daelou, guennet he benn gant aoun rag an ifern, kaledet he groc'henn gant ar binijen, el leac'h astenn d'ezhan ho dourn, e tarc'hoent varnezhan taoliou kroz-fuzil ker kalet ha ker pounner, ma vruzunent outhan he benn, ha ma sklapent he empenn ouc'h ar mogeriou a dro-var-dro. Lod-all, torret ho livenn-gein, a esea en em ruza er meaz euz an ti, evit gellout en em guzet. Lod-all en em ruille e tal dor ho c'hamprou, o sevel enn ear, evit goulen pardoun, unan he zourn deou, eun all he vreac'h kleiz, eun all he c'har hervez ma oa skoet pep hini. Ha den n'en doa truez ouc'h ar merzer... Truez ! oh ! nann ! Pell ac'hano : pa velet unan bennag o finval enn tu pe du e-tennet varnezhan, evel ma tenn an den honest var ar c'hi klan, pa vez an hu varnezhan ha pa en em gaf azindan he daol.

Lazet oa kement manac'h a ioa el leandi : goullo oa pep kambr... Soudardet ar Republik a c'haloupe euz an eil penn d'egile d'an ti, sounn ho fenn ha rok an tamm anezho, rag

n'oa den ebet ken da enebi outho. Trouz a ioa gantho ; pep hini a zave he vouez evit diskleria ha diskouez en doa great guelloc'h eget ar re-all, pa en em gafchont er penn pella euz ar gouent, en eur c'hougn-tro, e kichenn an nor. Eno e velchont eun dra bennag o trei hag o tistrei. Kerkent e oue serret he veg da bep hini, rag aoun a deuaz d'ezho na viche oll chouanted ar vro kuzet er c'hougn-ze : eur chouant a rea aoun da gant republikan, rag ar chouanted o doa kaloun, pa'z eo guir ec'h en em gannent evit Doue, ha n'o doa ket a spount rag ar maro. Nann, eno n'oa nemed eur paour keaz manac'h, ervez ar guel, e kreiz he vrud. Torret oa he ziou c'har ; ar goad a ioa aridennet var he lerc'h dre ma oa eat ; c'hoant en doa bet da vont er meaz euz an ti. Mes arruet e tal an nor, he galoun a vankaz d'ezhan hag e chommaz eno semplet. An trouz euz ar zoudardet her lakeaz da zivorfila. Sevel a reaz var he groaz-lez, trei a reaz varzu ar zoudardet oc'h en em erbedi outho... Pa velaz ar re-man n'oa er c'hougn-ze nemed eur manac'h mac'hagniet, unan anezho, eur paotrik iaouank ha n'en doa ket c'hoaz eur varvenn var stal ar mec'hi, hen treuzaz gand eun taol baionnettez ken doun ha ken didruez ma her stagaz ouc'h an nor.....

Troomp hor penn rag eugi a ra ar galoun...

Tro al leandi a oue great ha kement den beo a oue kavet a oue raktal lakeat d'ar maro.

Goude beza great tro al leandi, goude beza furchet ha klasket e pep kougn, goude beza guelet ne jomme den ebet ken e buez da enebi outho, ar republikaned a en em lakeaz da glask ar pez oant deuet da glask di, aour hag arc'hant da garga gand ar zac'h. Mez, siouaz ! goude beza klasket e pep leac'h, goude beza torret an oll armeliou, goude beza furgutet kement toull kuz a ioa dre al leandi, ne gafchont ket eur guennek. Ar venec'h ne brenent netra, rak gounit a reant ho boued dre ho labour ; ar venec'h ne verzent seurt, rak rei a reant d'ar paour ar pez a jomme gantho. Ar republikaned ne gafchont seurt e leandi Sant-Aubin nemed ar c'halurioù hag ar Zakr, meulet ra vezo! An traou-man avad a ieaz gantho... Oh! tud dizoue !

Goude beza gret ho reuz, ec'h en em lakejont e doare da zistrei da Lamball. Kaout a rea d'ezho n'oa chommet den e buez var ho lerc'h e leandi Sant-Aubin. Eo koulskoude, chommet oa unan da gounta ho fallagriez. Eur manac'h

iaouank flamm, hag a ioa o chomm er penn pella euz ar gouent, a zihunaz o klevet an tennou fuzil kenta. Eb gouzout petra rea, poulzet gand ar c'hoant, lakeat gand Doue e kaloun pep den, da bellaat diouc'h ar maro ha da ziouall he vuez, e lammaz er meaz euz he vele, hag ez eaz da guzet er c'hoajou a zo enn dro d'an abati. Eno, daoulinet e kreiz eur vojenn dero, eat he deliou gand ar goan, e kleve trouz an tennou fuzil : avechou, gand an avel ien ha iud a c'houeze dre ar guez, e teue betek ennhan klemmou ar re oat o peur laza, ha iouc'herez ar zoudarded dizakrêt.....

Pebez nosvez, o va Doue !

Pa deuaz an deiz, e sonjaz klask kuz hag eun tamm bara enn tu pe du, rag ne grede ket distrei d'he leandi. Mez da beleac'h mont, paour keaz manac'h ? Abaoue ma oa eat e kouent Sant-Aubin n'oa ket bet er meaz anezhi, hag en eur vont ebarz n'en doa guelet ken hent nemed an hini en doa great, ha n'en doa ket taolet evez outhan. N'euz forz, goude beza pedet a greiz he galoun, ec'h en em lakeaz da vale dre ar c'hoat eb gouzout da beleac'h ez ea. Bale pell pe bale adreuz en doa great, rak tremen kresteiz oa pa zigouezaz dirag eun ti. Vad a reaz da galoun ar manac'h guelet eun ti, rag eno e kave d'ezhan e kafche tud vad d'hen difen a enep al laeroun. Ia a enep laeroun, rag ar manac'h a gave d'ezhan oa eur vanden laeroun hentchou-braz eo a ioa kouezet varnezho er gouent, rak ne c'houie ket oa dispac'herien er vro. Hag en diviche gouezet n'en diviche biken kredet e vichent bet ken dizakret ; n'en diviche ket kredet e viche deuet tud, dre zroug ouc'h Doue, da ober ker goaz d'he zervicherien. Eb aoun ebed ive 'ta ez eaz enn ti. Fazia a c'helle koulskoude, rag siouaz ! lod euz a dud hor bro, nebeut mar kirit, lod evelato euz a dud hor bro a ioa eat a du gant an dispac'herien. Ar re-ze oa an dud o doa c'hoant d'en em ruill er pec'hejou udur ha da heulia c'hoantegesiou fall ho c'haloun, pe d'en em binvidikaat divar goust an ilizou, ar c'houentchou hag an noblansou, en eur laerez ho leveou, pe en eur ober an neuz d'ho frena en eur baea anezho an degved, da hirra, euz ar pez a dalvezent.

Digouezout mad a reaz, ar paour keaz manac'h, a drugare Doue : e ti tud mad hag honest oa en em gavet. Edot gant lein pa erruaz : an ozac'h, he zaou vevel, he c'hreg hag he vugale, c'hoaz iaouank, a ioa ouc'h an daol, enn dro da eur

podat iod-silet. Pa velchont ar manac'h, gant he zillad manac'h, o tigouezout enn ti e chomchont mantret, ho loaiad iod enn hanter an hent euz ar pod d'ho ginou. Chom a reant da zellet an eil ouc'h egile, evel tud sebezet.

Ar manac'h he-unan a jommaz souezet, o velet an dud-se o sellet outhan gand eun ear spountet. A benn eur pennad e lavaraz :

— Doue r'ho pinnigo oll, braz ha bian !

— Bennoz Doue d'ehoc'h, Aoutrou manac'h, eme an ozac'h. Savit d'an neac'h, azezit e kichenn an tan da c'hedal ma vezo aozet d'ehoc'h eun tamm boued-all guelloc'h eget hor iod-ni, rag marteze hoc'h euz naoun ?

— Na rit ket a van, eme ar manac'h, me a zo boazet da iun. Evelato ec'h ei gan-en, a galoun vad, eun tamm bara, rag abaoue deac'h da gresdeiz n'em euz debret grinsenn.

— Neuze 'ta e teuit a bell, hag evelato e tougit guiskamant menec'h Sant-Aubin. Marteze ive emaoc'h o vont d'al leandi-ze, hag hoc'h kollet divar hoc'h hent ?

Nann, n'ounn ket kollet divar va hent. Enn noz tremenet euz digouezet varnomp, e kouent Sant-Aubin, eur vanden laeroun hag o deuz lazet a dennou fuzil an oll venec'h-all, nemed oun-me, am euz gellet kemeret an teac'h, dre c'hraz Doue. Epad an noz oun chommet kuzet er c'hoat, hag abaoue ar mintin-man e m'ounn o c'haloupat, o klask eun ti bennag da rei goudor dign.

— Tad manac'h, ne ket laeroun hentchou-braz eo a zo kouezet varnoc'h ; nann, goasoc'h eget laeroun eo ar re o deuz lazet ar venec'h-all. Aman hoc'h digouezet e ti tud a zoujanz Doue hag a oar pegement a vad hoc'h euz great dre ar vro, c'houi hag ho kenvreudeur, ar venec'h-all. Dinec'h e c'hellit beza e ti Job Karo. Va grek, tud va zi ha me a rei guella ma c'hellimp evit rei d'ehoc'h boued da zibri ha golo da guzet ac'hanoc'h, a enep an dispac'herien a c'hlac'har hor bro.

Goude-ze, Job Karo a gountaz d'ar manac'h iaouank ar reuz a ioa e Breiz hag e Franz euz an eil penn d'egile. Hag, o klevet kement-all a draou, ar manac'h a jomme mantret ha sebezet. N'oa ket evit koumprenn e viche c'hoarvezet er vro traou ker goaz ha ker glac'haruz.

Epad m'edo Job Karo e kounta an traou doaniuz-se, Klaodina an Hir, he c'hrek, e doa aozet eur banne zoubenn ar jaodel. Ar manac'h a zebraz he zoubenn ha, varlerc'h, eun

tamm bara hag amann : he nozvez venn hag he c'haloupadenn vintin o doa digoret he galoun d'ezhan.

P'en deoue debret he bred, Job Karo a lavaras d'ezhan :

— Tad manac'h, red eo d'ehoc'h chomm azindan guz, rag, ma vezit guelet gant ho kuiskamant a vanac'h, e vezo kroget ennhoc'h raktal, e viot taolet er prizoun, hag antronoz barnet d'ar maro. Aman, em zi-me, azioc'h kraou ar zaout, ez euz eur sanaill ha ne gredan ket ec'h afe den da zellet ennhan ; ien eo an amzer hag eno n'heller ket ober tan, mez ezenn ar zaout a zalc'ho tomm avoualac'h d'ehoc'h. Eno ive 'ta, e kaf dign, e vioc'h kuzet mad ha n'ho pezo ket re a ziouer. Klaodina, va grek, a gaso bemdez d'ehoc'h boued ervez ho kout ha dioc'h ho faltazi. Bremaik, goude hor lein, va mevel, Dider Krogennek ha me, a ielo beteg ar gouent da velet ha chommet ez euz eno c'hoaz eur manac'h-all bennag. Araok an noz, ni a vezo distro hag a lavaro d'ehoc'h penaoz eman an traou. Guelet avoualac'h a ran hoc'h euz c'hoant da zont ganeomp, mez ne c'hellit ket dont, rag eb gellout ober vad ebed, hoc'h sur da ober droug d'eomp. Unan bennag hor guelo o vont pe o tont, anat eo ; mad, ma vezit guelet ganeomp, e vezo lavaret dioc'h-tu emaoc'h kuzet aman, hag abarz nebeut e man soudardet ar Republik o lakaat an tan enn ti, ma ne gavont ket ac'hanoc'h, ar pez ne rai vad da zen. Nann, ne deuot ket ganeomp ; Dider ha me a ielo hon daou, ha c'houi, enn ho toull kuz, a bedo Doue evit Job Karo, he c'hrek hag he vugale.

Ar manac'h a ieaz enn he guz, ha Job Karo ha Dider Krogennek a ieaz ho daou varzu leandi Sant-Aubin. Pa en em gafchont eno, e velchont, er vered, eur vanden dud oc'h ober toullou-bez. Ar re-man a ioa tud hag a ioa o chomm var an hent a ia euz a Sant-Aubin da Lamball. E kreiz an noz oant bet dihunet gant an trouz hag ar pec'hejou a rea ar zoudarded o tistrei da Lamball. Dioc'h ar pez a glevent oa eaz d'ezho gouzout ar pez a ioa c'hoarvezet el leandi. Abalamour da ze oant deuet diouc'h ar mintin da rei skoazel d'ar venec'h paour o doa ho zikouret ken aliez a veach enn ho dienez. Mez, siouaz ! ne gafchont nemet korfou maro, leun-c'hoad....

Goude beza lavaret a greiz ho c'haloun, bep a *Zeprofundis* evit ar verzerien, ec'h en em lakejont e doare da ober d'ezho bep a vez e guered an abatti. Oc'h ober al labour-ze edont pa en em gavaz Job Karo hag he vevel. Pebez tristi-

digez ne oue ket evit an daou zen-man ar guel euz a gement-all a grizder ! En em lakaat a rejont gant ar re-all da gleuza beziou ; ha pa oue achu al labour glac'haruz-se, pep hini, an daelou enn he zaoulagad, a zistroaz d'he gear, eb lavaret ger ebed an eil ouc'h egile ; re garget a c'hlac'har oa ar c'halonou.

Pa glevaz ar manac'h iaouank ar pez a ioa c'hoarvezet gand he genvreudeur, e tirollaz da vouela, hag, epad an noz hed-a-hed, ne ehanaz da bedi Doue evitho. Antronoz vintin, pa'z eaz Klaodina da gas d'ezhan he damm boued, her c'havaz atao var he zaoulin, he zaoulagad ruz-glaou hag he zremm dilavet. Ne falveze d'ezhan dibri tamm, re veïet oa he stomok. Klaodina en em lakeaz da gounta d'ezhan a-nevez ar goall-draou a ioa en em gavet er gouent, hag, o klevet Klaodina o kounta, e vouele adarre. Ne ket iskiz, evit guir, en diche keuz da genvreudeur hag o doa bet kement a garantez outhan, hag o doa hen hentchet, hen c'hoaz iaouank, ken eeun var hent ar Baradoz.

Chomm a reaz kuzet e kraou Job Karo, epad eur c'houeac'h miz bennag. Bep mintin ha bep noz ez ea Klaodina he-unan, pe Job avechou, mez jamez den-all ebed, da gas d'ezhan he damm bara pe he vanne zoubenn. A benn eur pennad e oue gellet kaout d'ezhan eur c'halur, kuzet gand eun den kalounek euz a eur barrez a gichenn, ha neuze e c'helle avechou lavaret an ofern. Pebez dudi evit ar manac'h, evit Job Karo, he c'hrek, he dud hag he amezeien gellout kofez evit goalc'hi ho c'houstianz ha kaout an eur-vad da loja ho Doue enn ho c'haloun, evit ho sklerijenna hag ho c'hrenvaat !

Epad c'houeac'h miz ive 'ta e chommaz kuzet er sanaill. Avechou, evelato, epad an nevez-amzer hag an han, e teue epad an noz da ober eur bale dre ar parkeier, evit kemeret an ear vad hag en em dizinoui, pa ne veze ket galvet da vont da velet tud klan, rag neuze na tan na kurun n'ho diche miret outhan da vont enn hent.

A benn fin ar c'houeac'h miz-se e lavaraz da Job, a ioa eat da gas d'ezhan he goan :

— Diouc'h ma'm euz klevet ganeoc'h, ne deu ken a zoudardet var dro leandi Sant-Aubin. Mad, va zonj eo distrei d'am c'houent ; re hir ounn chommet da zibri euz ho para. Enn tu pe du, me gred, e kavign frankiz da astenn eur guchenn golo da gousket, rak ne c'hellan ket kredi o defe

ar republikaned diskaret kement ti a ioa e Sant-Aubin, hag ouc'hpenn, an disterra kraou a vezo mad evidoun-me. Great an eost, eman an han o vont kuit, erru an diskar-amzer, bremaik eman ar poent da zistrei ha da derri an douar evit gounit an eost nevez. C'hoant am euz da labourat eun tamm douar ha da hada ennhan greun evit kaout bara da zibri enn han a zeu, mar plij gand Doue; ha ma na blij ket ganthan e chomfen e buez e Sant-Aubin, ra vezo great er memez tra he volontez, ez ign d'an env da gaout va c'henvreudeur.

Job hen dizaliaz; aoun enn doa na viche ar manac'h diskuliet gand eun trubard bennag, rak neuze ar zoudarded a viche deuet buan var ho c'hiz hag her c'haset gantho evit her lakaat d'ar maro. Mez null e oue d'ezhan; troet oa e penn ar manac'h distrei d'he gouent.

— Da viana, eme Job, e lezoc'h ac'hanoun da gas d'ehoc'h eun dorz vara pe ziou er zizun, hag an traou a vezo red d'ehoc'h, ken na deui eun eost nevez enn douar.

— Ia, eun tamm bara hag eur vozad holenn a gemerign diganeoc'h bep sizun, a galoun vad. Doue, me gred, ho faeo d'ehoc'h er bed-all, rak evidoun-me ne c'hellign ket hen ober var an douar. Avoualac'h e vezo kement-se evid-oun. Er gouent e kavign dour hag er c'hoat keuneud d'her birvi. Eur skudellad vara, eur meudad holenn trempet bemdez gant ar soubenn-ze, a vezo traou avoualac'h d'am beva ac'hann d'an eost a zeu.

— Eun dra-all am euz da lavaret d'ehoc'h c'hoaz, tad manac'h. Gouzout a rit pegement a fallagriez a zo er vro; ma vezit guelet gand ho kuiskamant a vanac'h, abarz nebeut derveziou emaor krog ennhoc'h. Lakit dillad evel va re-me, ha den ne rei van evit ho kuelet, rag ar re fall a zo dre ar vro, a gaf d'ezho oc'h bet ive merzeriet er memez taol gant ho kenvreudeur.

— Guir a livirit, Job. Bikenn ne c'hellign trugarekaat re ac'hanoc'h euz ar vad a rit evidoun. Breman it d'ho kuele ha digasit dign varc'hoaz dillad evel ho re, ar re falla a vezo mad avoualac'h d'in-me.

Antronoz, etre nao ha deg heur, edo Job Karo, Klaodina he c'hrek, he vugale hag he zaou vevel, enn dro d'an tad manac'h. An tiad tud-se o doa doan o tispartia diouthan; ha koulskoude ma viche bet gouezet edo eno, e vichent bet barnet d'ar maro evit beza her c'huzet. Chomm a reant mud,

den ne lavare ger. A benn eur pennad, ar manac'h a lavaraz :

— Ra skuillo Doue he c'hrasou var an tiad tud vad-man ha var gement a raint ! Doue r'ho pinnigo, Job Karo, c'houi, ho krek Klaodina an Hir, ho pugale hag an daou zen honest a zo enn ho servich !

Var dro unnek heur e oue guelet o vont varzu leandi Sant-Aubin, Job Karo, eur beac'h kolo ganthan ouc'h he gein, hag eun den-all, guisket eveldhan, an tad manac'h eur bisac'h ganthan var he skoaz, eun dorz vara en eur penn hag eur c'halur da oferenna er penn-all.

Kaout e rejont leandi Sant-Aubin hanter-ziskaret ; evelato e oue eazet avoualac'h kaout eur c'hougn disc'hlao d'ar manac'h da astenn he guchenn golo. Ne gredan ket e c'helfe den kounta ar pez a iea dre galoun ha dre spered ar manac'h o sellet ouc'h mogeriou al leandi bolzennet, faoutet, hanter-gouezet, o sonjal enn he genvreudeur merzeriet. Mall en doa da veza he-unan evit gouela ha pedi enn he eaz var ho bez. Abalamour da ze e lavaraz da Job :

— Job, red eo d'eomp en em zispartia, rak poent eo d'ehoc'h distrei d'ar gear araok an noz. Na ankounac'hait ket manac'h Sant-Aubin, a zo dleour d'ehoc'h euz he vuez ; ha ma teufe klenved da goueza varnoc'h pe var unan-bennag euz ho tud, diouallit na deufac'h ket kerkent d'am c'hlask. Netra, nag ar republikaned gand ho zennou fuzil, nag ar maro ar c'hrisa, na viro ouzign da vont d'ho ti d'ho kuelet, da gemeret va lod enn ho poaniou ha da rei d'ehoc'h sakramanchou hor mamm zantel an Iliz.

P'edont o tispartia an eil diouc'h egile, daelou puill a rede euz ho daoulagad ho daou ; en em staget oant an eil ouc'h egile.

Ar manac'h a en em glevaz gant daou zen paour, a anaveze araok an dispac'h, hag a ioa o chomm var ribl ar c'hoat, evit labourat ho zri a-unan douar avoualac'h evit ho beva, hi hag ho zud. Epad ar blavez kenta, Job Karo ne vankaz ket eur veac'h epken da gas d'ar manac'h he dorz vara ha kement en doa izoum ; mez evit an eil blavez, ar manac'h a drugarekeaz Job, rak avoualac'h a draou en doa destumet evit beva beteg ar blavez varlerc'h.

Meur a vlavez a dremenaz, ha den ne deue da glask tregas ouc'h ar manac'h. Lezet e veze da labourat he damm douar er c'hiz ma kare, ha zoken da lavaret he ofern ha da c'hervel he amezeien da zont d'ezhi. Avechou e velet dre ar

c'hoat bandennou aoutrouien, e kar pe var varc'h, gantho kals chas, o tont da jaseal dre ar c'hoajou. Neuze ar manac'h, evel pa viche bet er gear, evel pa viche bet al leandi d'ezhan, a iea evel droug ennhan. Eun dervez zoken e lavaraz d'an daou baour a laboure er memez park ganthan, en eur glevet an tennou fuzil a dennet pe varlerc'h ar c'had pe varlerc'h al louarn :

— Daoust perag e teu an dud-se d'am direnka-me aman ? Daoust ha n'int ket evit lezer ac'hanoun da ober va labour, a oll va nerz, ha da bedi Doue a greiz va c'haloun ?

Marteze an tennou fuzil a denne ar chaseerien a zigasc da sonj d'ezhan euz a verzerenti he genvreudeur.

Pa'z eant abiou d'ezhan e selle outho a gorn, evel pa viche droug ennhan, mez jamez ne lavare ger ebed ; hag ar chaseerien, euz ho c'hostez, a iea abiou d'ezhan eb lavaret netra, eb ober van ebed.

Ar blaveziou a ia enn dro, hag ar manac'h hor beuz guelet iaouank a zo deuet da veza guenn he benn ha torret he gorf. Eun dervez, var dro fin miz guengolo, e teuaz da darza, var gouent Sant-Aubin, eur barr-arne euz ar re vrasa. An avel a c'houeze ken na zivege ar guez dre ma'z ea ; ar glao a goueze evel pa vichet bet o taoler dour gand barazou, ar gurun a groze ken na grene an douar var he dreid koz. Ar manac'h, a ioa o lavaret he japeled e penn ar c'huz-eol euz al leandi, a ioa chommet en he za, pa velaz o tont varzu ennhan, da glask goudor ha disklao, daou aoutrou, unan iaouank hag unan koz.

— Bonjour d'ehoc'h, Aoutrou, eme an den iaouank, oc'h eja he zillad gleb. Brao eo kaout eun tamm disklao dre an amzer a ra. Ha c'houi o pefe ar vadelez d'hon digemer enn ho ti ken na vezo uzet ar barr-arne ?

— Ia, aoutrounez, chommit keit ha ma kerfot. Menec'h Sant-Aubin n'o deuz biskoaz gouezet dinac'h netra euz ar pez o doa d'an neb a c'houlenne.

— Bennoz d'ehoc'h, Aoutrou, eme adarre an hini iaouank.

Hag hen azeza var eur skabel goat a ioa e kichenn ar prenestr ha da zellet ouc'h ar mogeriou kouezet, ouc'h an tiez distoet, ouc'h an iliz diskaret nemed ar pignoun tro ouc'h ar zao-heol. Chomm a rea sebezet o velet kement-all a draou brao eat da netra. Ne oue ket evit miret da c'houlen digant ar manac'h penaoz oa c'hoarvezet an traou-ze, rak an dud iaouank o deuz c'hoant da c'houzout pep tra.

Ar manac'h en em lakeaz da gounta d'ezhan ar pez am euz kountet d'ehoc'h.

Epad m'edo ar manac'h o kounta, an den iaouank her selaoue gand evez, digor he skouarn ha lemm he lagad.

An hini koz avad n'oa ket er memez tra. Pleget he benn, oa evel ar bleiz : ne zelle nag huel nag izel, nag a gleiz nag a zeou, mez trei ha distrei a rea a bep-tu, he zaoulagad a ioa deuet da veza ruz evel daou gef-tan. Krena a rea var he izili.... An den iaouank, he vap, tro ouc'h ar manac'h, gounezet he galoun gand ar pez a gleve, ne vele ket kement-se. Mez ar manac'h a zivinaz raktal edo koustianz an den kozse o pikat anezhan, hag e lavare outhan he-unan : Heman, an den-man, ma n'en deuz ket merzeriet va c'henvreudeur, menec'h Sant-Aubin, a dle beza merzeriet menec'h-all, ha va c'homzou a ia beteg goueled he galoun. Ra blijo gand Doue lakat va c'homzou d'hen distrei var an hent mad !

Derc'hel ar biz en tan da zevi a zo diez meurbed ; klevet kounta d'ehoc'h ho toareou fall ne ket kals easoc'h. An den koz en doa eseat meur a veach lakat ar manac'h da achui he gount, mez he vab her pede hag hen erbede kement, ma ranke lezer ar manac'h da vont atao. A benn eur pennad ne oue ket evit padout ken, hag e lavaraz d'he vap :

— Alo ! avoualac'h a historiou, deomp en hent ; spaneet ar glao, torret an avel, tavet ar gurun.

Ker buan, evel pa viche bet Doue he-unan o lavaret d'ezhan e lavare gevier, e tirollaz eun tarz kurun ker goaz, ma kouezaz, gand ar strons, tri pe bevar mean divar bek pignoun an iliz a ioa dirazho, hanter diskaret.

— Ac'hanta, va zad, guelet a rit eo ker goaz, pe goasoc'h zoken an amzer breman, evel pa oamp deuet enn ti-man. Mar gell an Aoutrou manac'h rei d'eomp peb a damm ha peb a vele, me garfe chomm aman da loja e kreiz ar c'hoajou.

— Lojeiz a c'hellan da rei d'ehoc'h, eme ar manac'h, mez ne vezo ket guelloc'h eget ho koan. N'am euz da rei d'ehoc'h da gousket nemet golc'hejou, kolo ennho, na da zibri nemet eun tamm bara hag amann, hag eur guchenn batatez poazet enn dour.

— N'euz forz, eme an den iaouank, mad avoualac'h eo an dra-ze, ha ne ket 'ta, va zad ? Evit eun nosvez ne varvimp ket ; ha varc'hoaz, e Lamball, ni en em zigollo oc'h ober bep a gofad er guella hostaleuri a gavimp.

— Nann, eme an hini koz, n'ounn ket evit chomm ; me gaf diez beza aman.

— Ha da beleac'h ez eimp-ni, va zad, dre an amzer a zo. ha deuet an heur-man ? Guelet a rit, eman o koumanz tenvallaat.

An hini koz a gasaz he zourn d'he c'hodel da denna he vountr evit guelet ped heur oa.

Kerkent ha ma velaz ar manac'h ar mountr-se, e savaz ar goad d'he benn. Kregi a reaz e breac'h an hini koz en eur lavaret d'an hini iaouank :

Chommit aman d'am gortoz, me a ia da gas ho tad d'he vele ; goude-ze me ziskouezo d'ehoc'h ive hoc'h hini pa o pezo debret ho tamm bara.

Ar manac'h a dreinaz a bouez he vreac'h an hini koz, ne esea ket enebi, beteg ar penn pella euz an tiez a ioa chommet enn ho za, e kouent Sant-Aubin, hag en eur zigeri d'ezhan eur gamprik vian :

— Aman, den koz, n'euz ket c'houez ar goad : houman oa va c'hambr-me enn nosvez m'oac'h digouezet aman da verzeria va c'henvreudeur. Euz a gement manac'h a ioa e kouent Sant-Aubin, n'euz chommet nemed ounn-me e buez. Doue marteze en deuz va espernet evit lavaret d'ehoc'h e rankfot abarz nebeut aman renta kount d'ezhan euz an torfejou braz hag euz ar muntrou kriz oc'h euz great. Ra blijo ganthan sklerijenna ho spered, teneraat ho kaloun hag ho lakaat da vervel e doare vad !

Ker buan ar manac'h a zerraz an nor hag a lezaz an hini koz gand Doue hag he goustianz.

Ar manac'h en doa anavezet gand an den-ze mountr an Tad Abad, an hini oa tad ar venec'h-all araok an dispac'h. N'oa ken 'holorach er gouent nemed ar mountr-se, ha pep hini a ranke mont da zellet outhan da c'houzout an heur. N'oa ket 'ta diez d'ezhan hen anaout, hag oc'h anaout ar mountr oa eaz d'ezhan gouzout edo dirazhan unan euz an dud kriz o doa merzeriet he genvreudeur.

Goude-ze e tistroaz da gaout an den iaouank ; rei a reaz d'ezhan he goan guella ma c'helle, ha goude-ze her c'hasaz d'he vele.

Setu aze tri den o loja e kouent Sant-Aubin : ar manac'h a bede, an den iaouank a gouske, hag an hini koz, daoust hag hen a ziskenne e goueled he galoun ?

Antronoz vintin, abred, an Aoutrou koz a ioa o c'hervel

he vab ; mall en doa da vont en hent. Ar manac'h a ginnigaz d'ezho peb a damm bara araok mont kuit. An hini koz n'en deoue afer a netra ; an hini iaouank a lakeaz eur c'horn bara enn he c'hodel en eur drugarekaat ar manac'h euz he vadelez ; an hini koz avad ne droaz ket zoken he benn da zellet outhan.

A benn eur pennadik hent e oue klevet an hini koz o c'hrosmolat, o skrignat he zent. Pa lavare eun dra-bennag ne glevet ganthan nemed an daou c'her-man : *Doue..... Diaoul.....* Epad an amzer-ze, an hini iaouank a zebre he damm bara ; d'an oad-se e vez digor ar galoun. Eur veach en amzer, etre diou c'hinaouad, e c'houlenne digant he dad petra c'hoarveze ganthan ; mez he dad ne respounte grik ; ne rea atao nemed lavaret : *Doue..... Diaoul.....*

Pa oue debret he damm bara penn-da-benn gand ar paotr iaouank, e lavaraz d'he dad :

— Asa, va zad, pet gueach n'hoc'h euz ket lavaret d'inme n'euz Doue ebed, hag herrio, abaoue ma'z omp deuet kuit diouc'h ar manac'h kalounek-sont, n'euz ken hano ganeoc'h nemed a Zoue ? Mez ma n'euz Doue ebed, perag 'ta e komzit kement anezhan ?

— Eo, eun Doue a zo, eme an Aoutrou koz, o skrignal he zent, rag anez ne c'helchenn ket kaout kement a zrouk outhan.

---

# TREDE PENNAD

## Runveuzit e parrez Ploumagoar

Araok kuitaat bro Landreger e rankan kounta d'ehoc'h c'hoaz ar pez a c'hoarvezaz e bourg Plouaret, neuze kerkouls ha breman, unan euz ar guella hag euz ar vrasa parresiou euz ar vro-ze.

Dre eno oa ive kals tud vad, tud hag a veze var evez evit miret ouc'h drouk d'en em gaout gantho ha gant ar re a veze enn ho zi. Ar pez ac'h an da gounta hen diskouezo d'ehoc'h.

D'ar mareou-ze, ar re a ioa e kostez ar Roue, e Sant-Briek, o doa c'hoant da vont var gear evit tenna euz ar prizoun ar re euz ho zud hag euz ho mignouned a ioa bet paket gand ar republikaned. Ar c'helou a gement-se a ioa deuet betek ennomp-ni, hag an Aoutrou Kerbalanek a gasas Per Kemener ha me d'ho c'haout, da c'houzout hag izoum o doa euz eun taol skoaz diganeomp evit dont a-benn euz ho c'hrok.

Adreuz ar vro oamp eat beteg Benac'h, rak anaout mad a reamp an hentchou adreuz kerkouls hag an hentchou braz. Mez goude Benac'h ne anavezemp ken nemed an hent braz. Red oa ive 'ta bale dreizhan.

Erru oa an abardaez pa edomp dirak kear Guengamp, ha poent oa d'eomp klask hor lojeiz enn tu-bennag. Me n'em oa ket a c'hoant da loja e kear. Gouzout a rean oa, er gear-ze, meur a zen mad; enn hor bro hor boa meur a veach klevet hano anezho; n'hor boa nemed mont d'ho c'haout da lavaret d'ezho piou oamp, a beleac'h e teuemp, da beleac'h ez eamp evit beza digemeret mad. Per Kemener en doa c'hoant braz da ziskenn e kear, rak skuiz oa, ha n'en doa bet, eveldon-me, abaoue ar mintin, nemed eunn tamm bara ha kik, hag eur banne dour fresk euz a eur feunteun. Mez me ne falveze ket dign, rak d'in-me ar c'heriou ne blijont ket. Mar deuz tud mad er c'heriou, euz muioc'h c'hoaz a dud fall. Er c'heriou, ar vicherourien ne labourônt nemed pevar pe bemp dervez er zizun. Da zul, el leac'h mont d'an ofern da bedi Doue, ez eont d'an hostaleuriou da eva ha d'en em vezvi. Da lun e rankont beza mezo adarre, abalamour ma'z oant bet mezo enn dervez araok, mechanz. Avechou d'ar meurz vintin e chommer er guele da zistana. Aliez, pa vez great ar pae d'ar zadorn, e chommer c'hoaz eun hanter-dervez eb ober netra, evit beza prest marteze da ober eur c'horfad d'ar zul. A benn ma vez great, er c'hiz-se, daou pe dri dervez eva, e vez eat gounidegez ar zizun, pe var dro, hag evelato er gear euz tad ha mamm, grek ha bugale hag a c'houlenn ive eunn tamm bara. Ho c'hlemmou a laka avechou diez penn ar micherour, mez ne viront ket outhan avad da ober ar memez tra ar zizun varlerc'h. Ha ma teu grasou Doue da skei var boul he galoun ha d'her pika eun tamm, e teui d'he glask eur c'hos-kamarad bennag, evel pa ve digaset gand an diaoul, evit her chacha adarre enn hostaleuriou hag er vouillenn ker goaz

hag a ziagent. Dont a ra da galedi enn he bec'het, dilezer a ra Doue, ha neuze n'en euz mui ken ç'hoant nemed da rei d'he gorf an oll blijadurezou a c'houlen. C'hoant en deuz da gaout cher-vad hag arc'hant enn he c'hodel; n'en deuz ket, rak evet en deuz he c'hounidegez. Abalamour da ze ne zell nemed gant kasoni ouc'h ar re o deuz eun dra-bennag, oc'h ar re a vev enn ho eaz. Hen ive, ma karche beza bet eun tammik bian piz, en doa breman destumet eur guennegig-bennag; mez, siouaz! korf a c'houneze hag e korf ez ea.

Abalamour ma n'en euz netra, micherour kear a en em laka atao e kostez ar re fall, rag ar re fall n'int ket ken tost-se d'ho c'houstianz; ar re fall, el leac'h ma kavint spek, a spego pe e vezo leal pe ne vezo ket, hag etouez ar re-man e kaf d'ezhan e c'hello hè-unan kaout ive krok enn tu pe du. Pa vez freuz enn eur vro, pep hini euz ar rumm dud-se a grog el leac'h ma c'hell, ep sellet pe e laer pe ne ra ket; lavaret e ve eo deuet, enn eun taol, an oll draou da veza boutin..... Ma ne gaf ket d'ehoc'h eo guir kement-man, n'hoc'h euz nemed taoler evez ouc'h ar pez a c'hoarvez er c'heriou pa vez *electionou*. Daoust ha ne vez ket atao ar vicherourien e kostez an hini fall, pe da viana brudet da veza fall? Daoust ha c'houi hoc'h euz biskoaz ho guelet, enn eur gear bennag, o vont a du gand an hini a zo douget gand an dud vad, me lavar gand an dud a gar Doue, ho bro hag ar Roue? Nann, ę neb leac'h. Micherour kear hag an den a relijion a zo evel ki ha kaz. Ar c'hi hag ar c'haz a vev didrouz hag e peoc'h er memez ti, ken na deu unan-bennag da isa an eil varlerc'h egile; mez kerkent ha ma vezo iset ar c'hi, e lamm a razaill var ar c'haz. Er memez tra ive, er memez kear e vevo e peoc'h ar vicherourien hag an dud vad, ken na deui unan-bennag da isa an eil varlerc'h egile. — Ha tud fall da isa ne vank ket. — Neuze avad e vezo guelet ar micherour o krial, oc'h en em zevel hag o razailli var ar re vad. Ha goude kement-all a ziskianterez euz ho fetz, e vezint klevet o klemm, o kaout kasoni ouc'h ar re vad, abalamour ma ne roont ket a voued a leiz-kof d'ezho, d'ho zud ha d'ho bugale, evel pa ne vent ket ar penn-kaoz euz ho dienez hag euz ho foan!

Ni, micherourien divar ar meaz, a labour a greiz kaloun a-hed ar zizun; ha pa c'hellomp kaout daou vennegat da zul, eo brao d'eomp. Ni a labour er guel a Zoue, a ç'hounit bara d'eomp ha d'hor bugale, hag, el leac'h en em zevel a

eneb ar re vad hag ar re binvidik, e leveromp bennoz Doue d'ezho da veza roet d'eomp labour, ha, dre al labour, boued d'hon tud.

Abalamour mac'h anavezen kerkouls micherourien kear, eo n'am oa ket a c'hoant da vont da loja e kear Guengamp. Rak, ma vichemp bet dizoloet hag anavezet, ma vije bet zoken an disterra tamm diskred varnomp, e viche dioc'h-tu bodet enn dro d'eomp kement den vak ha dibreder a viche e kear. An hu a viche bet var hor lerc'h; marteze zoken e vije en em gavet goaz ganeomp, rak ne ket brao koueza etre daouarn kanfarted kear.

P'am oue diskleriet an traou-se da Ber Gemener, ez eaz kuit he c'hoant da vont da Vuengamp, hag e lavaraz dign :

— C'houi, Iann Pennors, a rank beza mestr atao. Mad, na deomp ket da Vuengamp 'ta, mez da beleac'h ez aimp da glask lojeiz ? Me a gafe guelloc'h chomm a-za eget bale betek hanter-noz.

— Oh ! ne valei ket betek hanter-noz ken nebeut. Sell, ne veles-te ket du-hont eur bodad guez ? Ahont e tle beza eun ti pinvidik ; deomp varzu ennhan.

Edomp o vont abiou Sante-Kroaz — e gallek *Sainte-Croix,* — pa en em gavaz ganeomp, var an hent, eun den oajet a hanter-kant vloaz, pe vardro, kamm ha tort he fri, hag eul lagad luch enn he benn. Sellet a rea a gorn ouzomp. Dioc'h an ear ac'hanomp marteze eç'h anavezaz n'oamp ket euz ar vro, rak dont a reaz d'hor c'haout hag e lavaraz d'eomp :

— Me gaf dign, goazed, n'hoc'h ket euz ar vro, ha marteze emaoc'h e klask euz a unan-bennag. Mar kirit lavaret dign petra a glaskit, me her lavaro d'ehoc'h, da viana mar gellan.

— N'omp ket tre euz ar vro, evit guir, emeve d'ezhan ; evelato n'omp ket kollet divar hon hent. Mez evel n'omp ket euz ar re binvidika, n'hor beuz ket kredet mont e kear, hag ez eomp da glask lojeiz var ar meaz. Aman d'an neac'h, d'ar zao-heol, e kaf dign euz eun ti hag a c'helfe hor loja evit eun nosvez.

— Aze d'an neac'h eman Runveuzit, eun ti euz ar re vella, tud euz ar re galoneka. Me a ia d'hoc'h ambrouk beteg eno, mar kirit, rak en em goll a rafac'h marteze dre ar guinojennou.

— Bennoz Doue d'ehoc'h. Vad a rafac'h d'eomp, rak va

c'hamarad Per Kemener aman a zo skuiz dija he dreid o vale, ha n'en deuz ket a c'hoant da ober tro.

— Eo, me a ia a galoun vad da ziskouez an hent d'ehoc'h, hag abarz eur c'hart-heur aman emaomp e Runveuzit.

Ar c'homzou-man a roaz nerz d'am c'hamarad Per, ha bale a rejomp varlerc'h al luch.

A benn m'hor boa great eun daou pe dri c'hant pas, hon ambrouger, en eur denna eur chapeled euz he c'hodel, a lavaraz d'eomp :

— C'houi hoc'h euz an ear da veza daou zen mad, abalamour da ze n'em euz ket a aoun o lavaret va japeled dirazoc'h. A-ziagent hel lavaren bemdez e chapel menec'h Sante-Kroaz, mez abaoue m'eo kaset ar venec'h kuit gand an dispac'herien, hel lavaran, en eur vont hag en eur zont dre an hentchou, eb beza guelet gand den. N'ho pezo nemed dont var va lerc'h, me a ielo araok en eur bedi ar Verc'hez Vari.

Hag hen en hor raok, en eur zibuna he japeled, mez me her guele o sellet a gorn var he lerc'h.

— Ac'hanta, Iann Pennors, eme Ber, ha ne ket eun dro vrao houma d'eomp, kaout azindan hon dourn, evel pa ve digaset d'eomp gand Doue, eur c'hristen mad evid hor c'has da di tud kerkouls hag hen ?

— Tao, Per, rak n'em euz ket a fizianz enn den-man. Kamm ha tort eo he fri, hag, el leac'h beza a galoun gand he japeled, n'her guelez ket o trei varzu ennomp he lagad luch ? Me her lavar d'id, bezomp var evez.

Ne zalejomp ket d'en em gaout e Runveuzit, rak ne gredan ket e ve, kement ha m'am euz sonch, ouc'hpenn eur c'hart-heur bale etre Sante-Kroaz ha Runveuzit.

Kerkent ha ma ouemp en em gavet, hon ambrouger a ieaz er penn araok enn ti, hag a lavaraz d'ar mestr :

— Setu aman, Jan-Mari, daou zen estren, doareed mad, hag ho deuz c'hoant da gaout lojeiz diganeoc'h evit eun nosvez.

Jan-Mari a ioa eun den hag a iea var he driugent vloaz. Guenn oa he benn, ledan he dal, lemm he lagad. Eur zell a reaz ouzomp hag en doa an ear da lavaret d'eomp : Dioualllit, ma kirit ; mar d'hoc'h digaset aman gant Doue o pezo digemer mad, mez mar d'hoc'h digaset gand an droukspered, aman ne vezo truez ebed ouzoc'h.

Goude beza furchet er c'his-se, dre he daol lagad, beteg goueled hor c'haloun, e lavaraz d'eomp :

— Ni zo debret hor c'hoan; azezit da c'hedal ma vezo fichet d'ehoc'h eun tamm bennag da zibri.

Hag en eur zistrei ouc'h hon ambrouger :

— Evidoc'houi a c'hell mont d'ar gear, rak ni a zo skuiz gand hol labour, ha kerkent ha ma o devezo an daou zen-man debret ho zamm, ni a ia d'hor guele.

Ar c'homzou-man a oue lavaret gand eun ear ker rok ha ker seac'h ma lakea ien hor c'haloun.

Jan-Mari en doa tri mab ha diou verc'h. An tri mab a ioa azezet e kichenn ho zad, unan enn eun tu ha daou enn tu-all; ha dirazho enn tu-all d'an aoled edo an diou verc'h. Hini anezho ne lavare ger.

— Jann-Louiz, eme Jan-Mari d'ar gosa euz he verched, tomm eur banne zoubenn d'an daou zen-man.

Ar zoubenn ne oue ket pell o tomma, a drugare Doue, rag evel aoun hon doa hon daou, Per ha me, dirak taol lagad lemm Jan-Mari.

Goude hor banne zoubenn, n'oa ket euz ar re vella, hen anzao a rankan, e oue kinniget d'eomp bep a damm bara zeac'h. Kemeret a rejomp, rag digor oa hor c'haloun, an hent en doa divouedet ac'hanomp.

Kerkent ha m'hor boa lounket ar c'hinaouad diveza, Jan-Mari a lavaraz d'eomp :

— Va c'hlevet hoc'h euz o lavaret d'hoc'h ambrouger omp, va bugale ha me, skuiz gand hol labour; c'houi hoc'h-unan hoc'h euz an ear da veza skuiz ive; kouls eo d'eomp 'ta mont da gousket. N'oun ket evit rei gueleou d'ehoch rak karget int oll ganeomp hon-unan. Er c'hraou e rankot mont da loja, kolo fresk avad a vezo dindannoc'h.

Ti Runveuzit a zo eun ti hir. E kreiz ez euz eur pignoun a ia beteg ar zolier, hag a zisparti an ti-annez dioc'h ar marchosi, el leac'h ma ouemp kaset da loja var ar c'holo.

Goude beza diskouezet d'eomp hor c'huchenn golo, Jan-Mari a zerraz varnomp dor ar c'hraou, var alc'houez, hag a ieaz he-unan d'he vele, mechanz.

Setu Per ha me hon daou hon-unan gant eur guchenn golo evit guele, skuiz hor c'horf evit guir, mez hanter-leun epken hor c'hof.

— Ac'hanta, Iann Pennors, eme Per d'in-me, me gred emaomp guelloc'h aman var ar c'holo eget var eur c'holc'hed enn eun ti bennag e kear?

Per evit lavaret se n'oa ket a zroug ennhan; n'en doa

ken c'hoant nemed da dremen eun tamm amzer en eur c'hoapaat.

— Da viana, Per, eme-ve, aman ne dapimb ket a c'hoenn.

— Nann, mez moui, pe gelienn-vors, divar ar c'hezek, ne lavaran ket avad.

— Ne pezo nemed skrabat eun tamm hag e nijint kuit.

— Du-man euz eur c'hi hanvet Korsako hag a oar ober brao kenan he vele e mesk ar c'holo; ma karjen beza eat d'ar skol ganthan n'oan ket bet ken nec'het ha ma'z oun breman.

— Na petra a laka ac'hanot da veza ken nec'het-se ?

— Petra ? Lavaret a ran d'ehoc'h ; ar c'hi a zu-man a oar ober he vele brao tre, e mesk ar c'holo, ha me ne ouzounn ket.

— Setu aze peadra da goll ar penn, evit guir ! Nec'h euz nemed ober eun toullik a ze e kreiz ar c'holo, me a raio eun all enn da gichenn ; goude-ze e chachimp eur guchenn-all a golo varnomp hag e kouskimp c'houek ac'hann da varc'hoaz vintin.

— Diviska hon dillad a rankimp da ober ive, neket 'ta, Iann ?

— Asa, Per, ro peoc'h ; diviska hon dillad evit mont etouez ar c'holo !

— Mad, pa oan bian e Kervern, va mamm a lavare dign : Divisk atao da zillad, Perik, var ar bank araok mont enn da vele, gant aoün da louza al linseriou. Daoust ha breman pa'z oun braz ne dlean ket ober ar memez tra ?

— Ia, mez aman n'eüz linser ebed evelse.

— Ah ! n'euz linser ebed enn hor guele ! Ar re-man a zo gueleou egiž Treger neuze 'ta, Iann ?

— Ehan da farsal, Per, ha kaozeomp da vad. Petra zonjez euz a Jan-Mari, an ozac'h, hag euz he vugale ?

— Petra a zonjan ? E feiz, netra a vad ebed, avad. Jan-Mari a zo seac'h ha rok an tamm anezhan ; he dri vab o deuz an ear da veza potred stard, ha n'o deuz ket aoun rak ho skeud.

— Kaout a ra d'id e vent tud vad, tud a relijion ?

— N'heller ket barn an dud dioc'h ar guel, mez evit an digemer o deuz great d'eomp n'eo ket euz ar re gaerra.

— Nann, guir a leverez. Koulskoude pa zeller ouc'h Jan-Mari, n'heller ket miret da gaout eun ear a zen honest varnezhan.

— Ia, mez hevella a zo oc'h eun den honest eo eul laer.

— Guir a leverez adarre, abalamour da ze eo guell d'eomp beza var evez. Da c'hour-gleze a zo ganez, mechanz ?

— Ia, ia, hag aoun am euz da rankout lakaat anezhan da labourat araok varc'hoaz vintin.

— Ganen-me ema va ini ive ; dalc'homp krok pep hini enn he hini, evit beza e taill da skei ma vez red.

— N'ho pezet ket a aoun, Iann Pennors, ne ket Per Kemener eo a greno he zourn.

— Da gredi a ran, Per, rak da anaout a ran. Breman lavaromp hor pedennou, evel ma'z eo red da bep kristen mad hen ober.

— Ia, kouls eo d'omp, rak skournet eo dija va divesker azindan-on.

Ha ni hon daou, Per Kemener ha me, d'an daoulin da lavaret hor pedennou evel ma her greer bep nos ha bep mintin, enn oll diez a vro Leon.

Goude ma oa achu ganeomp hor pedennou, Per a lavaraz dign :

— Iann, ha n'hoc'h euz ket guelet eun tamm sklerijenn o para varnomp epad m'edomp o lavaret hor pedennou ?

— Eo, eme-ve, me am euz guelet ive eun dra-bennag. Daoust hag arru e ved varnomp. Koulskoude n'em euz klevet trouz ebed. Ha te ?

— Na me kennebeut ; n'em euz guelet nemed evel eul luc'heden o tont euz ar zolier aze, o para eun tammik varnomp hag o vont kuit ker buan-all.

— Mad, pa ne glevomp trouz ebed, bezomp fizianz e Doue. En em astenn var da guchenn golo ha kousk ; me a jommo eur pennad dihun ; an disterra trouz a glevign, me da c'halvo.

Per ne zaleaz ket da gousket c'houek ; hag a benn eur pennad goude, evel ne gleven trouz ebed, hag, eun tamm ive gounezet gand skuizder ar bale, ec'h en em daoliz etouez ar c'holo hag en em roiz da gousket.

Tenval oa c'hoaz ar c'hraou, pa ouemp dihunet gand guigour an alc'houez e potaill an nor ; mez kerkent ha ma oue digoret e velchomp oa deiz braz, hag hor boa great hor c'housk-mintin. Ne oamp evit guelet netra araok, rag an nor hag ar prenestrou a ioa serret kloz varnomp.

Kenta velchomp o tont er c'hraou oue Jan-Mari, mez Jan-Mari dishevel diouc'h ma oa enn abardaez araok. Dont a reaz varzu ennomp en eur c'hoarzin hag en eur c'hervel ac'hanomp.

— Ac'hanta, goazed, emezhan, e fesoun e karer ober ar c'housk-mintin e kostez bro Leon ?

— Avechou dre eno, kerkouls ha dre aman, mechanz, eme-ve, e karer chomm er guele pa vezer skuiz. Evidompni a zo chommet er mintin-man enn hor guele, pe, pa lavarign ar virionez, e mesk hor c'holo, abalamour ma ho poa lakeat ac'hanomp enn eur c'hraou ken du ha sac'h eur glaouaer.

— Guir an dra-ze, eme Jan-Mari, mez red oa. Hastit affo breman sevel alese, lavaret eun tamm pedennou ha dont d'an ti.

Hag hen kuit, en eur lezer ac'hanomp hon daou hon-unan.

Ker buan ha ma oa eat kuit, Per a lavaraz dign :

— Petra zonjit, Iann Pennors, euz an den-ze ? Deac'h n'oa ket evit ober eur zell eeun ouzomp, hag herrio e c'hoarz ouzomp, evel pa vichemp deuet da veza mignouned a galoun.

— Ne oufen ket evit her lavaret did, Per, rak ne ouzounn ket va-unan.

— Daoust hag eun trubard e ve, bet epad an noz ouc'h hor guerza da republikaned Guengamp, ha deuet da veza laouen breman p'en deuz bet pae an trubarderez ?

— Ne gaf ket dign, rak Jan-Mari a zo eun den hag en deuz re a zoare vad. Eur goustianz eeun a rank beza enn he greiz, rak he c'hoarzadennou a ioa re galounek ; an ear en doa da c'hoarzin da vad, ha, ma viche bet eun trubard, he goustianz e diviche kals pe nebeut piket he galoun da veza guerzet daou zen n'oar ket da anaout, ha n'o deuz great drouk ebed d'ezhan.

— Evidon-me, ne ouzounn petra da zonjal ; red eo gedal ha beza var evez.

— Ar virionez a leverez, Per ; bezomp var evez. Mar deo Jan-Mari eun trubard, araok kresteiz emaomp e prizoun Guengamp. Ac'hano vezo diez tec'het, me gred ; evelato unan pe unan ac'hanomp, marteze hon daou, a c'hello kaout he dro da vont kuit, eb lavaret kenavezo da zoudardet ar republik. Mad eo d'eomp ive 'ta ober diou lodenn euz an arc'hant a zo ganeomp. Tregont skoued a ioa roet d'eomp gand an Aoutrou Kerbalanek ; eiz skoued hon euz dispignet, chomm a ra ganeomp daou skoued varnugent ; ar pez a ra peb a unnek skoued da bep hini ac'hanomp. Del, setu aman da lodenn. Mar gellez kemeret an teac'h da-unan, dalc'h sonj-mad da vont da vaner Sant-Iann-Kerdaniel, eun teir

leo bennag ac'halenn. Eno, mar d-eman an Aoutrou er gear, e klevi ar pez en deuz c'hoant da c'houzout an Aoutrou Kerbanalek, ha, ma n'eman ket er gear, e vezo lavaret did e peleac'h eman. Mont a ri betek ennhan, kousto pe gousto, ha klevet a ri ganthan, ha gand ar vistri-all, ar pez a ranko da ober hor mestr-ni, an Aoutrou Kerbalanek.

— Ho komzou, Iann, a zo ken hirvouduz ha klemmou an anaoun. Lavaromp hor pedennou a zo guelloc'h d'eomp ma'z aimp da velet penaoz eman an traou. Marteze, el leac'h mont d'ar prizoun da loja everr, e kouskimp fenoz en eur guele plun, e maner Sant-Iann-Kerdaniel; me ne garan vouela nemed pa vez red.

Hag en eur lavaret ar c'homzou-ze, Per Kemener a ioa an dour enn he zaoulagad. Hennez a ioa eun den a galoun, ar Per-ze!

— Ia, mad a leverez, Per, eme-ve, ar beden a ra vad. Doue a deui d'hor sklerijenna ha da rei nerz d'eomp.

A-veac'h ma oamp savet enn hor za, goude hor pedennou, ma velchomp o tont er c'hraou mab kosa Jan-Mari hag he verc'h, kel laouen hag an heol.

— Ac'hanta, emezho, setu aze pedennou hag a zo hir avad!..... Eun tammik hirroc'h eget ar re deac'h da noz..... Alo, hastit affo, hon tad a zo skuiz ouc'h ho kedal.

— Ia, guir a livirit, eme Ber, deuit, Iann, rak me zo goullou va c'hof; ne ouzounn ket da beleac'h eo eat ar banne zoubenn am boa bet deac'h da noz.

Mont a rejomp varlerc'h ar mab hag ar verc'h, en eur zellet an eil ouc'h egile, rak ne c'houiemp ket petra iea da c'hoarvezout ganeomp.

Kerkent ha ma oamp en em gavet enn ti, Jan-Mari a deuaz d'hor c'haout, en eur lavaret d'eomp :

— Me gave dign oac'h adarre en em roet da gousket, pe chommet, dre ho pedennou re hir, da inoui an Aoutrou Doue hag he zent er Baradoz. Alo, deuit aman buan ma tebrimp peb a damm.

Hag en eur lavaret se, e kasaz ac'hanomp da eun tammik kambr vian a ioa e lost an ti.

An digemer hon doa bet en dervez araok en doa mantret ac'hanomp, ha great zoken aoun d'eomp; an digemer a rear d'eomp er mintin-man a laka souezet meurbed hor spered. Ha c'houi, en hor leac'h-ni, a viche c'hoarvezet ar memez tra ganeoc'h. Deac'h da noz n'oa nemed eur c'hos-banne

zoubenn hag eun tamm bara zeac'h, hag er mintin-man, er gamprik vian-man, var an daol, ez euz eur banne soubenn ar c'hik euz ar re vella, kik poazed enn dour, kik poazed enn amann, sistr ha guin da eva kement ha ma karer. Me her lavar d'ehoc'h, enn noblansou pinvidika ne vez ket guelloc'h pred.

Per ha me, evel daou zen diot, a jomme mud da zellet an eil ouc'h egile.

— Ac'hanta, eme Jan-Mari, en eur rei d'eomp peb a skudellad soubenn, ankounac'heat hoc'h euz dibri boued, abaoue ma'z oc'h bet o loja etouez ar c'holo? Ha c'houi, va bugale, azezit aman, ho pemp, da zibri peb a damm gand an dud vad-man.

P'am boue debret eun tamm hag eved eur banne sistr mad, e teuaz eun tammik bian va zeod dign, hag e liviriz da Jan-Mari :

Ne ouzounn ket perak e roit d'eomp herrio eur pred ker mad, c'houi, ha n'ho poa roet d'eomp deac'h nemed peb a gos-banne zoubenn. Ne ouzounn ket perak hoc'h ker seder ha kel laouen herrio, c'houi hag a ioa deac'h du ho penn ha rust evel eur bod spern. Lavarit dign perak hoc'h troet er mintin-man evel ma'z oc'h.

— Ia, her lavaret a rign d'ehoc'h a galoun vad. Deac'h, pa'z oac'h deuet d'am zi, oac'h deuet gand eun den ha n'en deuz brud vad ebed er vro; gand he japeled e vez var an hent oc'h ober he bilpouz, o tenna digant an dud vad kement a c'houzont. Kerkent ha m'en deuz klevet eur c'helou bennag, e red da gear d'her lavaret d'ar republikaned. Eur spier eo, ha, meur a veach, ounn bet dija diskuliet gant-han, her gouzout á ran. C'houi, evel ma'z oc'h daou zen mad, a c'helle beza tud fall; red oa dign ive 'ta disfiziout ac'hanoc'h, rak enn amzer zo breman e ranker diskredi var an oll, dreist pep tra var an divroidi. Her lavaret a ran d'ehoc'h breman, en eur c'hoarzin, kredi a rea dign oac'h deuet da c'houlen loja diganen evit lakaat an tan varnomp, pe evit digeri, epad an noz, dor va zi d'ar republikaned.

— Evit goall baotred e kemerac'h ac'hanomp, e fesoun?

— Ia, hag abalamour da ze va zri mab ha me a ioa var evez ac'hanoc'h.

— Ha penaoz hoc'h euz anavezet n'emaomp ket a du gand ar republikaned, ha n'oamp ket deuet da loja d'ho kear evit lakaat an tan varnoc'h?

— Me ia d'her lavaret d'ehoc'h, eme Jan-Mari en eur c'hoarzin kalounek. Va bugale ha me a ioa hor pevar er zolier, azioc'h ho penn, o sellet ouzoc'h, o selaou ac'hanoc'h. Pa velchomp ac'hanoc'h o vont var bennou ho taoulin evit lavaret ho pedennou, e ouemp gounezet ganeoc'h, hag e teuchomp kuit dinec'h.

— Deomp d'hor guele, bugale, eme-ve, tud hag a bed Doue, tud hag a lavar ho fedennou, n'euz ket a fallagriez enn ho c'haloun. An daou zen-man a zo a du ganeomp. — Kousket hor beuz c'houek hag eb aoun, rag gouzout a reamp e roemp lojeiz da zaou zen a relijion.

Paotred iaouank am zelaou, c'houi hag a dle, var c'hed a gement-se e c'hellit beza dre an amzer a zo breman, c'houi hag a dle kuitaat ho pro, ha mont marteze da vrezellekaat e broiou-all, n'ankounac'hait ket da lavaret ho pedennou bep noz ha bep mintin, rak guelet a rit penaoz e teu an Aoutrou Doue da zelaou ar pedennou. Per ha me, p'edomp o lavaret hor pedennou, n'edomp ket o klask na beza guelet na beza selaouet gand an dud, ha Doue a zigasas Jan-Mari hag he dri vab da zellet ouzomp ha da zelaou ac'hanomp, ha goude-ze, da rei d'eomp ar galouneka digemer. N'ankounac'hait ive 'ta jamez ho pedennou, ha Doue n'ankounac'haio ket ac'hanoc'h ken nebeut.

— Breman, eme Jan-Mari d'in-me, debrit, c'houi hag ho kamarad, ar pez a raio vad d'ehoc'h. Aman emaoc'h e ti ho kuella mignouned ; chommit ganeomp keit ha ma kerfot ; breman, el leac'h kolo, ho pezo gueleou ha kerkouls boued ha ni. Ne ouzounn ket piou hoc'h, a beleac'h e teuit na da beleac'h ez it, ha n'em euz ket izoum d'her gouzout. Avoualac'h eo dign gouzout em euz em zi daou zen leal, daou gristen mad.

Me a lavaraz d'ezhan neuze piou oamp ha da beleac'h ez eamp.

Epad m'edon o kounta, e velen dremm Jan-Mari o laouennaat muioc'h-mui dre ma'z ean, hag he lagad lemm o virvi enn he benn. Pa oue achu ganen, e savaz en he za en eur lavaret :

— Sell 'ta, guell a ze ! Va zri mab-me a dle beza, ho zri, oc'h ober an taol-ze ive, ha ne c'hedont nemed an urz da vont enn hent. Evit ar memez kostezen ec'h en em gannfot. Skoit stard var ar republikaned, ha ra blijo gand Doue lakat ac'hanoc'h da c'hounit !

# PEVARE PENNAD

---

## Plouaret ha Perros-Guirek

Ac'hanta, ha n'oa ket tud ar re-ze? D'ho diouall oa chommet ive, evel enn hor bro-ni, azindan guz, beleien ha n'o doa ket aoun rag ar maro. Mez mar doa tud vad dre eno, oa ive tud fall, ha zoken beleien hag o doa great al le, pe ma kavit guell o doa great *sermant*. Hogen eur belek, hag a rea al le, a lavare, dre he *zermant*, ne anaveze na Pab, nag Eskob euz he berz; eur belek ha n'en doa ken mestr nemed ar *C'houarnamant* ha mear he barrez; eur belek ha n'en doa da zenti nemed ouc'h lezennou ar vro, mad pe fall, evel ma vichent e vichent; en eur ger, eur belek evel ar *gard-champêtr*, a c'hell mear ar barrez da gas ha da zigas, ha da derri pa dro enn he benn. Ar veleien a rea al le a ioa hanvet beleien *intru*, abalamour mac'h en em lakeant da bersoun pe da gure, e parresiou, eb beza hanvet gand ar guir eskob. — E broiou-all e vezent hanvet *asermantet*.

Ne ket ep souez ive 'ta o diviche beleien, evel ar re-man, droug ouc'h ar veleien, hervez kaloun Doue, chommet kuzet dre ar vro. An oan hag ar bleiz, daoust hag hi a c'hell beva er memez park? Ar veleien vad a ranke diouall ouc'h ar veleien *intru* muioc'h eget na ranke guechall ar gristenien genta diouall ouc'h ar baianed. Rak ma klaske guechall eur paian kregi enn eur c'hristen hag her lakaat d'ar maro, oa abalamour ma'z ea a enep al lezen desket d'ezhan gand he dud, el leac'h ar veleien *intru*, broudet gant rebechou ho c'houstianz, o doa c'hoant da lakaat ar re-all da veza evel-dho, — kement-se en diviche great vad d'ho c'haloun, — pe d'ho c'has divar ar beg douar-man d'ar bed-all, evit miret da veza tamallet gantho. Arabat eo d'ehoc'h beza souezet o velet kement a grisder e kaloun eur beleg *intru*. Daoust hag an nep a nac'h he relijion hag he Zoue, daoust hag hen a c'hoar betek peleac'h e ranko mont? Daoust hag hen a c'hoar betek peleac'h e vezo poulzet gand an drouk-spered? Eur veach ma vez krog an diaoul enn eun den, her c'has hag her c'haso beteg ar bern, beteg ar gorden zoken.

Daoust ha Judaz ha ne oue ket kaset ganthan d'en em grouga kerkent ha m'en doa great he daol trubarderez.

Ar beleg *intru* a ioa e Plouaret, a ioa he hano Loull ar Bouc'h, da viana lavaret a reat oa hennez he hano mad, rag deuet oa euz n'ounn dare peleac'h, ha den er vro ne c'houie hen anaout. Lavaret d'ehoc'h petra rea a vad e Plouaret, ne ket eaz dign, rak ne rea vad ebed. Den na dea var dro an iliz, nemed avechou unan-bennag da c'hoarzin pa vele Loull ar Bouc'h, mezo-mik-dall, beac'h d'ezhan o chomm enn he za, oc'h ober an neuz da esa lavaret an ofern. Ne veze peurvuia var he dro nemed he gloc'her ha pemp pe c'houeac'h kanfard-all, a veze ganthan oc'h eva banneou hag o tiskuez an hent d'ar zoudardet da vont da gregi, pa c'hellent, e beleien hag e tud vad, enn tiez divar ar meaz. Var an draman avad oa ki. Bemdez e kase he ganfarted, dioc'h armintin, da c'haloupat ar vro, da glask keleier, da c'houzout ha n'oa ket bet, epad an noz, eur beleg bennag o redek dre ar vro, ha da denna digant ar vugale, n'o doa ket a fallagriez, kement a c'houient divar benn ho zud ha divar benn kement hini a iea hag a deue dre ho zi. Dioc'h an noz e tiskuizent oc'h ober cher-vad hag oc'h eva banneou. M'hen tou d'ehoc'h e furchent mad ar vro, e c'houlennent kals keleier, hag e ranket beza fin meurbed evit tec'het enn ho raok.

Mez, evel a lavar ar re goz : *Da gaz mad, raz hevel*. Mar o doa skiant kanfarted Loull ar Bouc'h, ar re a ziouaIle ar veleien vad n'oant ket diot ken nebeut. C'houi, paotred iaouank an amzer zo breman, hoc'h euz kement a skiant var ho meno abalamour m'eo touz ho penn, abalamour ma ouzoc'h lavaret *ia* ha *nann* e gallek, abalamour ma ouzoc'h mont aliesoc'h d'ar c'hafeou eget da gofez, daoust ha c'houi o piche great guell eget na rea an dud iaouank euz va amzer-me, ne c'houient, an darnvuia, na skriva na lenn ? Beza fur ha karet Doue a greiz ho c'haloun a c'houient avad. Petra o piche-c'houi great evit kas ha digas ar veleien euz an eil parrez d'eben, euz an eil ti d'egile, eb rei da anaout d'ar sitoianed ar pez o poa c'hoant da ober ? Mad, setu aman ar pez a reaz goazed Plouaret ha goazed ar parreziou-all a dro-var-dro.

Ne d'an ket da henvel d'ehoc'h aman kement belek a ioa chommet e bro Landreger ; ne hanvign d'ehoc'h nemed ar pemp a ioa e Plouaret, er C'hoz-Marc'had hag er parreziou-

all dre eno. Setu aman ho hanoiou : an Aoutrou Hermit, an Aoutrou Malledant, an Aoutrou Iann, an Aoutrou Jegou, an Aoutrou Corr. Mad, evit miret ouc'h Loull ar Bouc'h hag he zitoianed da c'houzout e komzet dirazho euz a veleien, oa roet d'ar pemp Aoutrou-man peb a leshano. Evelhen oant leshanvet :

An Aoutrou Hermit, *Lukaz al Louzaouer,* pe ar medisin, evel a leverer breman ;

An Aoutrou Malledant, ar *Miliner ;*

An Aoutrou Iann, ar *Skrivagner ;*

An Aoutrou Jegou, ar *C'higer ;*

An Aoutrou Corr, *Fanchounn.*

Pa veze izoum a unan euz ar veleien-man en eul leac'h bennag, ha pa ranket komz dirag sitoianed, pe dirak soudardet ar Republik, e komzent evelhen, an eil ouc'h egile, an dud leal hag ar gristenien vad :

— Kleo 'ta, Hirvoan, lavar d'ar *Miliner* ne ket bet dre zu-man pell-zo o portezat; koulskoude du-man eo iac'h kaloun an dud hag e tebrer bara. Lavar d'ezhan dont kenta ma c'hello, ha digas ganthan he gar, rak meur a zac'had a zo da rei d'ezhan da vala.

Dre ar c'homzou-ze, an Aoutrou Malledant a c'houie e peleac'h en doa kals labour da ober, kals tud da gofez.

Eun all a lavare :

— Kemenn d'ar *C'higer* ez euz e Kermabrouz, e parrez Koadout, loened lard da ziskar a-benn ma teui goueliou Pask. Lavar d'ezhan digas ive ganthan *Fanchounn* da glevet ouc'h ar goadegennou. Eun dervechad mad a labour o devezo ho daou. Zoken eo guelloc'h d'ezho dont d'ar guener; rak ne gredan ket e c'helfent achui ho fennad labour enn eun dervez.

An dra-man a ioa evit lavaret d'an Aoutrou Jegou ha d'an Aoutrou Corr e viche, d'ar guener ha d'ar zadorn varlerc'h, tud oc'h ho gedal e Kermabrouz, hag oa c'hoant e chomchent da loja evit kofez epad an noz hag oferenna antronoz vintin.

Eun all, melkoniet, a iea, e kreiz eur vanden dud a bep bro, da gaout he gamarad hag a c'houlenne outhan :

— Euz a beleac'h oc'h-c'houi, va den mad ?

— Me a zo euz a barrez Tonkedek.

— Daoust ha ne anavesfac'h ket dre eno eul louzaouer hanvet Lukaz ?

— Eo-da avad, me hen anavez mad ; zoken avechou ec'h efomp peb a jopinad hon daou.

— Daoust hag hennez a ve al louzaouer skiantek en deuz kement a vrud ?

— Me gred eo hennez e rank beza, rak dre zu-man n'euz ken hano nemed anezhan.

— Mad, lavarit d'ezhan, mar plij, dont da velet va mamm a zo goal-glan ; va grek zoken n'ema ket ken nebeut var he zu.

— Ia, mez e peleac'h emaoc'h o chomm evel-se, rak ne ouzounn ket hoc'h anaout ?

— Me a zo Fanch ar Bail, hag a zo o chomm e bourk Tregrom, enn ti kenta a gleiz pa deuer euz a Blouaret.

O klevet ar rimadellou-ze, paotred ar republik ne reant nemed c'hoarzin, mez an Aoutrou Hermit a c'houie e peleac'h en doa tud klan da velet, hag enn noz varlerc'h ez ea euz a Donkedek da Dregrom, e kofesea he dud hag e roe d'ezho ho sacramanchou.

Eun dervez-all, e kreiz eur foar pe eur marc'had, ec'h en em gave daou zen an eil gand egile ha n'o doa ket an ear d'en em anaout tamm ebed, hag unan anezho a skrabe he benn evel eun den nec'het.

— Petra 'ta, va den mad, eme egile, eun dra-bennag a ziez a c'hoari ganeoc'h, dioc'h ar pez a velan ?

— Ia da, ha nec'het braz ounn zoken.

— Petra c'hoari ganen ? Traou diez, sur avad. E parrez Pluzunet em euz eur vereuri euz ar re vraoa, hag ennhi eur merour euz ar re genta, atao arc'hant enn he c'hodel da baea he C'houel-Mikeal pa deu ar poent. Mad, achu he lizer hag e lavar dign ne jommo ken em mereuri ma ne ran ket outhan a lizer-ferm, rak aoun en deuz, mar chomfe dilizer, da veza taolet er meaz gand he c'hreg hag he vugale pa zonjo nebeuta. Kaer am euz lavaret d'ezhan beza dinec'h, ne ra van ouc'h va c'hlevet. Breman, emezhan, eo ken trubard an dud, ma ne c'heller fiziout var den.

— Hag an dra-ze eo a laka ken du ho penn ?

— Ha c'houi a ve laouen, ma velfac'h ho merour o vont kuit, hag ho touar o chomm da letoun ?

— Na perak ne rit-hu ket a lizer pa'z eo guir hoc'h euz c'hoant ho taou da ober ?

— Eno, just, eo ema ar c'hoari. Penaoz ober lizer, pa'z eo guir ne ouzomp na skriva na lenn hini ac'hanomp hon daou ?

— Neuze eo red klask eur skrivagner.

— Emaoun o klask pell a zo, ha ne gavan hini ebed, ha setu perag ounn nec'het.

— Ne gavit hini ebed ? Mad, e kever hor c'hear-ni ez euz unan hag a rai ho stal d'ehoc'h avad.

— Guestl eo evelse da ober eul lizer-ferm ? Breman, abaoue ma'z eo eat ar veleien hag an noblanz kuit, euz nebeud a dud desket dre ar vro.

— Ia, ia, bezit dinec'h ; guiziek meurbed eo ar skrivagner a gomzan d'ehoc'h anezhan.

— Mad, bennoz d'ehoc'h, — ne grede ket lavaret : bennoz Doue, dirag ar republikaned, — lavarit d'ezhan diouall na deufe ket dimerc'her d'ar Penn-Ker-Braz, e parrez Pluzunet, ha lavarit d'ezhan digas ganthan kement a zo red evit skriva. Ha c'houi, va den mad, deuit aman ma paign eur banne d'ehoc'h araok mont kuit.

Hag an Aoutrou Iann, dre ar c'homzou-man, a c'houie oa izoumm anezhan evit eun dra-bennag, evit maro pe evit badiziant, e parrez Pluzunet.

Ouc'hpenn, e Plouaret oa tud a galoun. Var bord ar mor o doa c'hoaz marteze muioc'h a izign an dud, eget enn douar braz, evit gellout mont da gaout ho beleien, da c'houlen digantho kuzul evit en em denna dibec'h euz a greiz kement-all a draou fall, ha digas nerz d'ho eneou evit harpa ouc'h fallagriez an drouc-spered, dislounket gand an ifern da zaoni an dud var an douar. Setu ama penaoz a reant evit klevet an ofern ha kofez ho fec'hejou.

Deuet eo an noz, tenval eo an amzer ; n'euz den var vale adalek bek Millau beteg enezen Brehat, o vont dreist bourk Perros ha kear Landreger. Ne glever ket zoken enn oabl, azioc'h ar penn, kan klemmuz ar c'hefelek aod, na kaket skiltruz ar mor-bik marellet. Ne glever a bell, dreist an enezier, nemed grosmol ar mor braz a groz evit lavaret ez a atao enn dro hag ez eo bepred leun a nerz. A veac'h eur stereden en em zispak eur veach enn amzer evit diskouez e peleac'h eman ti an Aoutrou Doue. En eun taol-kount, etre unnek heur hag hanter-noz, e klevet, e kreiz ar mor, eur c'hloc'h o seni ; dont a rea euz a gostez enezen Brehat, kear Paimpol pe Landreger, hag he zoun a iea a-hed an aod. Chomm a rea pennadou, evel da heana, dirak ar Porz-Guenn, e parrez Penvenan, dirak an Trevoux, Trelevern ha dirak al Lenn, e parrez Louannec. Tremen a rea Perros, hag ez ea dreist Bek-ar-C'hastel hag ar Sklerder varzu Trebeurden,

ha n'ounn dare da beleac'h, en eur zeni atao eur veach enn amzer hag o chomm eur pennadik dirak pep kerriad-tiez. Taoliou ar c'hloc'h-se, e kreiz an noz, a ioa evel klemmou an anaoun da glevet; klemmou ar vartoloded beuzet o tont da c'houlen pedennou digant ho zud.

A-benn eur pennad e klevet dirak bourk ha rad Perros, a reaz enezen Rouzik, a gleiz pe a zeou, hervez ma c'houeze an avel, eur c'hloc'h-all pe ar memez hini marteze, ne oufen ket evit her lavaret d'ehoc'h, o seni adarre; mez breman ne ra ket er memes tra. Kentoc'h ne zoune nemed taol breman, taol e-verr, zoken dirak ar c'herriou ma chomme evel da ehana dirazho, ha breman e sko stank he daoliou, beteg c'houeac'h pe seiz taol diouc'h-tu, an eil varlerc'h egile. Abarz nebeut, euz al leac'h ma soune an taoliou-ze, e velet o sevel euz a reaz ar mor betek tregont pe daou-ugent troatad enn ear, eur c'houlaouen vraz, pe evit lavaret guell, eur vouldan, hag a lugerne en eur drei hag en eur zistrei, a bep tu, a gleiz hag a zeou, atao varzu an douar, evel pe diche c'hoant da furcha kement toull kuz a ioa er c'herrek a vir ouc'h ar mor doun da zont var an douar braz. Ar sklerijenn-ze ne bade ket pell; mont a rea kuit, ha prest goude ar c'hloc'h a zoune adarre, ha neuze ne glevet nemed soun ar c'hloc'h e kreiz trouz ar biliennou a ruille hag a ziruille divar an eil roc'h var eben. Goude-ze e velet adarre o sevel enn ear hag o tiskenn ker buan, ar c'houlaouen vraz; ha pa viche eat ar sklerijenn kuit, ar c'hloc'h a zoune adarre. Teir pé beder gueach e c'hoarveze an dra-ze, sklerijenn ar c'houlaouen ha soun ar c'hloc'h, pep hini d'he dro. A-benn eun heur, pe var dro, ar c'hloc'h a iea da vud hag ar sklerijenn da netra.

Neuze e velet o tispaka a bep kougn a ica enn aod, hag o tistaga diouc'h an douar braz, bagou karget a voazed, a verc'hed hag a vugale zoken. — C'hoant deski abred ar vugale da garet Doue o doa hon tudou koz. — Mont a reant da glevet an ofern a lavare evitho, e kreiz ar mor, pa n'oa ket evit hen ober var an douar braz, eur belek kalounek chommet enn ho zouez evit silvidigez ho eneou. Dont a rea bagou a bep korn ar vro, adalek ster Landreger beteg bek Trebeurden. Dont a rea dreist-oll euz a Bloumanac'h, rak e Ploumanac'h ec'h en em denne kristenien vad an douar braz n'oant ket evit kemeret bag e Pont-Guennet. Neuze ive Ploumanac'hiz n'oant ket evel breman. Ne ket ho zudou koz

o deuz diskouezet d'ar re zo breman an hent fall. Oh! nann, pell dioc'h eno. Ploumanac'hiz koz a c'houie selaou ho beleien, heuilla lezen Doue ha beza tud vad, leal hag eeun. Ar re zo breman, siouaz! o deuz chenchet giz. — Ouc'hpenn, e Ploumanac'h eo c'hoarvezet an trubarderez-man. — Breman e kavont guell selaou kuzuliou fall eul lastez Aoutrou, deuet euz n'ounn dare a beleac'h, ne mad da netra enn he vro, hag a ia dembrest kuit dioutho, goude beza great goap anezho, eget ho beleien a jomm atao gantho, a gemer perz enn ho foaniou, a jomm da bedi Doue e c'harz treid ho guele ken n'o devezo tennet ho huanad diveza, goude beza roet d'ezho ar pardoun euz ho fec'hejou ha digoret d'ezho Baradoz an Aoutrou Doue. Ra blijo gand Doue sklerijenna ho spered — hag hini an dud-all faziet, — netaat ho c'haloun hag o lakaat da zistrei var ar rouden vad ho deuz dilezet!

Tud Perros n'oant ket evit dont var eeun euz ar gear, rak eul lastez soudardet, hanvet *garde-kot,* leun a feiz fall, a fallagriez hag a drubarderez, deuet di, var ho meno, evit difen ar vro a enep ar Zaozoun, ha ne reant nemed laerez hag en em vesvi, o diviche buan ho diskuillet hag ho c'haset d'ar maro. Var an deiz, tud Perros a rea van da vont da besketa pe da vezina, hag atao, evit kaout tro da lezer ho bagou pe e Tre-Traou, pe e Tre-Trignel, ec'h en em gavent a enep ar mare pa deuent en dro. Diouc'h an noz, epad ma veze ar *garde-kotet* oc'h eva banneou, pe astennet enn tu pe du oc'h uza ar banneou o deveze evet, ez eant sioul euz ho ziez evit mont, pep hini gant he dud, da gaout he vag. Sevel a reant ennhi, ha mont a reant er memez amzer gand Ploumanac'hiz hag ar re-all, varzu enezen Rouzik, d'al leac'h ma oa guelet ar sklerijenn.

Eno e kavent euz vag *pountet,* brasoc'h kals eget ho hini. Varzu ar vag vrasse e teue bagou euz a gement pors mor bian a ioa enn aod. Taoler a reant ho heor enn dro d'ezhi, evit chomm en he c'hichenn; ar re viana en em stage outhi. Var *bount* ar vag vraz ez euz savet, gand lian-goel, evel pa lavarfen d'ehoc'h, eun tiik bian. E kreiz ez euz eun daol goloet gand lien guenn-kann, hag e pep penn eur c'houlaouenn koar var *alumm.* Kerkent e veler eur belek o viska he zillad da oferenna.... An oll a zao ho daoulagad..... Vad a ra da galoun an oll guelet eur veach c'hoaz unan euz ho beleien, marteze eo evit ar veach diveza. Siouaz! den n'her goar, rak an amzer a zo diasur. Eur martolod koz, duet he

zremm gand heol ar broiou tomm, a zo en he gichenn. A belek a ra sin ar Groaz evit koumanz an ofern ; ar martolod koz a zoun he gloc'h bian ; an oll a zo daoulinet enn ho bagou dizolo ho fenn, tro ouc'h ar vag vraz. Kerkent ha ma lavar ar belek ar c'homzou kenta-man euz an ofern : *Introibo ad altare Dei*, kant ha kant mouez-all a zao dudiuz ha kalounek varzu an env en eur gana kantik an ofern a ganet er mareou-ze :

**Ofromp da Zoue ar zakrifiz,**
**Ne zo netra a ger kaer priz**
**Eget Jesus krusifiet**
**Enn ofern reprezantet.**

Ar bagou a horjelle hag a vranskelle, a zave hag a ziskenne, pep hini d'he zro, gand ar goagennou. Lod a rea van da vont d'ar goueled, lod-all a bigne var gern ar c'hoummoumor ; avechou diou vag, harp-ouc'h-harp, n'en em velent ket zoken, ha koulskoude ar c'han hag an diskan a iea a-unan pep hini d'he boent, rak a galoun e kane an oll, ha ker brao ez eant evel pa vichent bet o kana enn iliz Sant-Jakez, e Perros. Digorit ho kaloun ker braz ha ma kerfot, savit ho spered huella ma c'helfot, ha lavarit dign ha c'houi hoc'h euz klevet eur c'han ken dudiuz, guelet eun dra ker burzuduz ?

D'ar gorreou, pa zao ar belek enn ear, evit ho rei da adori d'ar bobl, korf ha goad hor Zalver Jesus-Krist, an oll a stou hag a bleg ho fenn, daoulinet, strinket d'an douar var blankenn ho bak, doujanz ha karantez Doue enn ho c'haloun...... Daoulinet int etre ar mor braz a ia hag a deu azindan ho zreid ha toenn koummoullek an env a guz anezho ouc'h daoulagad ar zitoianed.....

Eur gomz dievez ebken a viche bet avoualac'h evit lakaat martoloded ar republik, pe ar c'hos *garde-kotet*, da zont da enezen Rouzik, da lammet var ar gristenien vad ha d'ho strinka e goueled ar mor. Ne viche ket bet diez, rak ne oa den var evez.

Nann, tud koz bro Perros n'oant ket tud aounik : feiz doun a ioa enn ho c'haloun, ha fiziout a reant e Doue oll-c'halloudek. Ra deui ho bugale hag ho bugale vian da vale var ho roudou !

Achu an ofern ; mez araok mont an eil diouc'h egile, araok en em zispartia, an dud kalounek a gan c'hoaz ar c'hantik-man evit trugarekaat Doue euz he vadelezou en ho c'henver :

Meulomp Doue bep heur,
Hen a ra hon oll bonheur.
  Meulit-hen, Elez santel,
Meulit he vajestez;
Rentit d'he vadelez
Mil meuleudi eternel.
  Meulomp Doue bep heur,
Hen a ra hon oll bonheur.

Abarz an deiz pep hini a zo distro d'he gear; n'euz nemed ar belek paour ne oar da beleac'h mont, rak n'en deuz kear ebed. En eur zisken euz he vag e ranko klevet e pe du eman ar c'hlask d'ezhan evit gellout mont enn tu-all, el leac'h ma ne vezo ket klasket. N'euz forz, n'e ket kals nec'het gant kement-se, rak ar pez a rank da ober herrio a ranke da ober deac'h:

Eur belek katolik a zo eun evn guenn ervad;
Herrio 'ma el lannek, varc'hoaz e vo er c'hoad;
Disul enn eun neiz pick, dilun enn eun neiz bran,
Hag el leac'h ma tebr lein ne zebr nep tro he goan.

---

# PEMPED PENNAD

## Loull ar Bouc'h, persoun *intru* Plouaret

Distroomp da Loull ar Bouc'h hon euz lezet da ober he reuz e kostez Plouaret. Diez eo kounta ped den en deuz kaset d'ar prizoun ha zoken d'ar maro, eb komz euz ar re a eskine bemdez e pep giz, krisa ma c'helle. Mez eur muzur a zo da bep tra. Skuiza a reaz ganthan, abarz ar fin, ar gatoliked vad hag ar chouanted. Evelato, araok mont da-vad d'ezhan, araok terri outhan he benn, e kuzuillchont anezhan dre ar zoun a zo aman varlerc'h evit lavaret d'ezhan diouall, evit lavaret d'ezhan pegen trubard oa bet e kenver he Zoue, peger kriz e kenver he nesa, hag evit hen alia da zistrei var an hent mad. Bemdez ha bemnoz, bro Plouaret a dre-

gerne gand ar zoun-ze, ha dre ma'z ea Loull ar Bouc'h ne gleve nemet-hi. Goazed ha merc'hed, koz ha iaouank, oll he c'hanent. Ton ar zoun eo ton guerz Lochrist-an-Izelvet, chapel euz a barrez Guinevez-Lochrist, enn eskopti Leon.

Sonjit, Loull ar Bouc'h, mar gellet,
Enn drouk a rit e Plouaret :
Saotri an oll Sakramanchou,
Ha glac'hari an eneou.

Ouc'hpenn m'hoc'h euz kalz diskuliet,
Darn anezho 'zo bet tizet
Dre ar bac'h, ha dre an armou
Pa ne gredent d'ho kentelliou.

Madou darn hoc'h euz kemeret,
Eb koustianz na lealded ;
Ne z'euz men enn ho ti
Ne ra dec'h bemdez kri var gri.

Harluet hoc'h euz, ma mignoun,
Ar veleien hag ar persoun,
Dre vir, a barrez Plouaret
Ar bobl-se a zo ho denvet.

Ne c'hellit gouzaon beleien
A zo katolik ha romen,
Pa na deuont da gaout mad
Ho le hag ho fazi, timad.

Hoc'h Eskop hoc'h euz dilezet
A zo gand ar Pab bet savet,
Nemet *intru* n'helfac'h bezan
Pa n'emoc'h ket laket ganthan.

Ar Pab hoc'h euz ivez nac'het
Pa hoc'h euz hen dilezet
'Bars an traou a relijion
'Vit heuill lezen an *Nasion*.

Leret pedennou, mar keret,
'Vit ar Pab n'ho anzavo ket ;
Doue a damall penn-da-benn
Ho pedennou hag ho lezen.

Eur belek er mez an Iliz,
Evel ma oc'h, n'eo ket iskiz,
E kouesfe en devalijen
Pa bella diouc'h ar sklerijen.

Pa n'hoc'h euz na guir na doare
Da vellaat klenved an ene,
Tavit da goll an eneou,
Tavit hoc'h oll saotrerezou.

Eun toullad tud hoc'h euz dallet,
Hag ho zouella a rit bepred ;
Komzou Doue a aloubet
'Vel ma ra ar fals Propheted.

C'houi 'dlefe goulen trugare
Ouc'h an dud hoc'h euz, ep true,
Er mez an Iliz dientchet,
'Vel ma ra ar bleiz d'an denved.

C'houi a neveza ar glaziou
A Jesus-Krist dre ho faziou,
Kel liez ma sakramantet,
Ha ma rit karg belek ebed.

Krenit gand aoun, va mignoun,
Euz ar galeder a galoun ;
Hag o pet spount, evel Judaz,
Ne gouèsfac'h en eun diskred vraz.

Kaer 'zo ober, red 'vo mervel
Pa garo Doue hor gervel ;
Pebez anken var ho maro,
Pa velfot skler hoc'h oll guallo !

Doue hoc'h euz krenn dilezet,
Ha c'hoaz Doue n'ho tilez ket;
Seulvui eo braz he vadelez,
Seul vraz eo ho fallagriez.

Poent eo d'ehoc'h selaou mouez Doue,
Kaout truez ouz hoc'h ene ;
Hoc'h el mad ne dav d'ho kelen,
Da gemer hent ar binijen.

Hogen da genta e ve red
Dilezel iliz Plouaret ;
Goude dislavaret ho le,
Hag ouc'h an oll goul trugare.

Red eo anaout, va mignon,
Augustin hoc'h Eskop guirion,
Augustin (1) Eskop a Dreger
Breman koulz ha pa oa er ger.

Hennez eo ho mestr hag ho tad,
Hennez ho kelenno ervad ;
Neuze e leverfot gand joa
Jacob intru (2) n'hoc'h dign netra.

(1) Augustin oa an Aoutrou Le Mintier, eskop Treger, en doa renket kemeret an teac'h, ha mont da Vro-Zaoz.

(2) Jakob oa hano an eskop hanvet e Sant-Briek gant tud ar c'houarnamant diroll.

Ar Pab a Rom ho kemero
Dre Augustin ho kuir Autro;
Setu aze an hent epken
Dec'h da zeraou ho pinijen.

Galvit ar c'hraz, hag o po-hi
Jesus-Krist ne zinac'h hini,
Pa vez trugarez goulennet
Gand eur galoun guir glac'haret.

Doue a vo 'vel-se meulet
O kaout an danvad dianket;
An Iliz a zigemero
Ho pinijen hag ho taelo (1).

Kaer e oue kana he zoun da Loull ar Bouc'h, Loull ne reaz van ebed. N'oa ket evit beza krisoc'h eget n'oa bet betek neuze, rak anez me gred e viche bet.

O velet e rea ar skouarn vouzar, pe marteze, evit lavaret guell, o velet e rea goab euz ar c'hentelliou a ganet d'ezhan, Andre ar Ponthou, an hini a ioa e penn ar chouanted er c'horn-ze euz ar vro, a gemennaz d'he oll-dud en em gaout, eun nosvez, e koat Tonkedek, e tu ar zao-heol, el leac'h ma'z euz eur vengleuz hag a ia doun azindan an douar. Eno e komzaz evelhen ouc'h he dud :

— Goazed, oll hor beuz kuiteat hon tud hag hor bro evit difenn e pep leac'h guiriou Doue ha guiriou ar Roue a enep an dud dizakret, n'euz fors a beleac'h int, n'euz fors da beleac'h o deuz c'hoant da vont. Harluet gant kement den fall a zo er vro, n'hor beuz da rei digemer ha bara d'eomp nemed an dud vad, an dud a gar Doue hag ar Roue, tud hag an disterra diskuill pe flatrerez a zo avoualac'h evit lakaat ar republikaned da varn d'ar maro. An dud vad ha karantezuz-se a en em laka ive 'ta e riskl euz ho buez en eur astenn d'eomp ho dourn. Daoust ha ni, e koustianz, dirag Doue, ha ne ket red d'eomp difenn an dud vad-se a enep pep drouk, a enep pep den, hag e rankfemp evit-se en em lakaat var var da goll hon-unan hor buez ? Lavarit dign.

— Eo, mestr, mad a livirit ; ha pep hini ac'hanomp ne c'houlenn ket a vell eget c'hoari eun taol ouc'h an dud fall, evit difenn ar re a zo a du ganeomp. Roit d'eomp ho hano, livirit eur ger, ha ni a zo var eeun enn hent ; hag abarz varc'hoaz vintin ma n'emaint ket re hir ac'halenn, o devezo rentet da Zoue kount euz ho goall oberou.

(1) Ar Feiz hag ar Vro !

— N'eomp ket re vuan, ha ne varnomp ket re a dud enn eun taol. Pa hor bezo skoet unan, marteze ar re-all a gemero aoun hag hor lezo e peoc'h. Mez, evit ober se, eo red d'eomp skei var ar goasa, var an hini a ra muia droug da dud vad ar vro, n'euz fors piou eo na pegen huel e ve he gark. — Piou a gaf d'ehoc'h eo an hini en deuz great ar muia droug d'ar gristenien vad en tu-man euz ar vro ?

— Piou, eme an oll a-unan ? Piou ? Ne ket diez gouzout : Loull ar Bouc'h 'ta, persoun *intru* Plouaret. Hennez ne ehan na noz na deiz da harlui ac'hanomp, ni ha kement a zo a du ganeomp. Ped n'en deuz ket dija kaset d'ar prizoun ha d'ar maro ? Kounaret eo varlerc'h an dud a gar c'hoaz ho Doue, evel pa ve tan an ifern o virvi enn he galoun.

— Me gaf dign e komzit mad ; hag, en eur gomz d'ehoc'h evel m'her grean, va mennoz a ioa ive var Loull ar Bouc'h. Ne gaf ket dign e ve goasoc'h er vro.

— Nann, nann ; n'euz ket dre ar vro krisoc'h eget Loull ar Bouc'h, persoun *intru* Plouaret. D'ar maro, Loull ar Bouc'h, ma c'hello tud ar vro kousket dinec'h enn ho guele !

— Neuze 'ta, dirag Doue, ho tourn var ho koustianz, e kaf d'ehoc'h eo red d'eomp lakaat Loull ar Bouc'h d'ar maro ?

— Ia, ia, tremen mall eo ; ha pell a zo emaomp o c'houlen an eil digant egile perag ne deue ket d'eomp, a berz hor mestr, an urz da gas eur vouled ploumm pe ziou da bounneraat penn Loull ar Bouc'h.

— Neuze 'ta e kaf d'ehoc'h eo dibec'h d'eomp lakaat Loull ar Bouc'h d'ar maro ?

— Ia, ia, rak ma n'her lakeomp ket d'ar maro, hen hor lakaio-ni, ni hag hon tud, rak n'euz ket da gounta var vellaat ennhan ; alies avoualac'h eo bet kentelliet, ha guelloc'h eo beza kiger eget beza leue.

— Mad, neuze Loull ar Bouc'h a zo barnet d'ar maro. Me gred eo avoualac'h seiz ac'hanomp evit ober an taol-ze, rak n'euz ket breman a zoudardet e Plouaret, na den er vro hag a virfe ouzomp da ober hon taol, rak re aounik eo ar re a zo a du gand ar persoun *intru*. Mont a reomp da denna d'ar zort, hag ar seiz numero izella a vezo barnet, a berz an oll, da vont varc'hoaz da noz da gas Loull ar Bouc'h d'ar bedall da lavaret d'an Aoutrou Doue an drouk en deuz great var an douar.

Tennet e oue, hag, enn noz varlerc'h, ar seiz a ioa digoue-

zet gantho a en em gave e bourg Plouaret etre unnek heur hag hanter-noz.

Evit kaout easoc'h ha didrousoc'h digor e ti Loull ar Bouc'h, ec'h ejont da glask he zakrist evit mont gantho da skei var an nor ha da c'hervel ar persoun. Ne ket o diviche aoun, mez n'o doa ket a c'hoant da spounta, dre an trouz, tud Plouaret a veze aliez avoualac'h dihunet, e kreiz ho c'housk, gand iouc'herez kanfarted ar persoun *intru* pa deuent euz ho zroiou-noz, paket gantho eur belek pe eun den mad-all bennag.

Anaout mad a reant ar vro ha gouzout a reant e peleac'h edo ar zakrist o chomm. Skei a rejont var an nor ha ker buan ar zakrist, en eur denna he benn er meaz euz he vele, a c'houlennaz :

— Piou a zo aze o c'houlen digor ?

— Tud hag o deuz izoum braz da gomz eur gerik ouzoc'h, ha dioc'h-tu zoken, rak n'hellont ket dale.

— Me a zao raktal, eme ar zakrist, gedet eur pennadig bian.

Kerkent e oue klevet stalaf ar guele o tigeri en eur strakal hag ar zakrist oc'h ober eul lamm ploumm var ar bank.

Epad m'edo o votouna he vragez buanna ma c'helle, e krie :

— Kemerit hoc'h amzer eur pennadig bian, me a ia da zigeri an nor d'ehoc'h dioc'h-tu.

Sonjal a rea d'ezhan, an den digaloun, oa deuet tud, ken digaloun hag hen, d'her c'hlask evit mont gantho da ziskleria da Loull ar Bouc'h e peleac'h oa eur beleg bennak kuzet, hag er c'his-se da gaout he lod er pez a viche gellet da gemeret ha da laerez.

P'en d'oue digoret an nor, ar zakrist a jommaz sebezet o klevet trouz ar fuzillou hag ar c'hlezeier a oje hag a stoke ouc'h divesker ar zoudardet. Ne oue ket lezet pell e beac'h ; mestr ar chouanted, a vouez rok, a lavaraz d'ezhan :

— Sakrist, hast buan, alumm goulou, ma kaozeimp eun tammik.

Ar zakrist a jomme evel sounnet ; he vugale, dre guerzidi dor ho gueleou, a zelle gant spount ouc'h ar chouanted a lugerne ho armou gand an tamm sklerijenn a deue dre ar prenestr.

— Ac'hanta, maro oud, eme ar chouant, en eur gregi gand he zourn kleiz enn he chouk, hag en eur denna he gleze gand he zourn deou.

— Eo, eo, mont a ran da alumi ar goulou ; na rit droug ebed dign, me a zo eun den mad, am euz greg ha bugale.

Kerkent ha ma oue alumet ar goulou, penn eur vaouez a deuaz er meaz euz ar guele en eur grial var ar zakrist :

— Ac'hanta, lounker, sac'h ar guin, n'am boa-me ket lavaret did e reaz fall, e taonez da ene o tarempred Loull ar Bouc'h hag he ganfarted ? N'am boa-me ket lavaret did e teuche Doue, abred pe zivezad, da skuiza ganez, hag e rankchez, eun dervez bennag, renta kount euz da vuez diroll ? Mez ne zelaouez ket ac'hanon ; guell e kavez mont gand Loull ar Bouc'h hag he dud dizakret, rak ar re-ze a roe banneou, ne ket 'ta ? Ha te, ne c'houlennez ket a vell eget beza atao o kluka banneou. Petra rign-me var da lerc'h gand va fevar minorik ?

Goude an tamm sermoun-ze d'he goaz, e tistroaz ouc'h ar chouanted :

— C'houi a zo tud vad, her gouzout a ran, rak c'houi a zo o tifenn guiriou Doue hag oc'h ober brezel d'an dud fall. Oh ! enn hano Doue, espernit va fried ! Ne ket ker fall ha ma c'helfe sonjal d'ehoc'h. He vanneik a gaf mad, ha setu perag eo troet e kostez Loull ar Bouc'h a ro d'ezhan da eva kement ha ma kar, rag ar banneou-ze ne goustont netra ; ha pa ne vez ken ez eer da gerc'hat d'al leac'h ma'z euz. Mez pa vez divar an dour, n'euz ket guelloc'h kristen egethan, rak neuze e lavar he bedennou ganen-me ha gand va bugale, evel ma oa ar c'hiz da ober araok ma oa deuet ar persoun *intru* da ober kement a freuz dre ar vro. Guelit va bugaligou o sellet ouzoc'h euz ho guele, aoun o deuz na zafe ho zad ganeoc'h. Oh ! enn hano Doue ar gristenien, na d-it ket da ober pevar minorik anezho.

— Bezet dinec'h, grek, eme ar chouant. Ni a oar piou eo ar penn-kaoz euz a gement drouk a en em gaf dre ar vro gand an dud vad ; gouzout a reomp eo Loull ar Bouc'h eo.

— Ia, ia, eme ar c'hrek paour oc'h esa dizamma he fried ; hennez eo ar penn-kaoz euz an oll fallagriez a c'hoarvez e Plouaret.

— Abalamour da ze ive eo ar pez fall-ze ebken eo hor beuz c'hoant da gas er meaz euz hor bro. Poent eo d'ezhan mont da renta he gount da Zoue ; barr eo ar muzul euz he bec'hejou... skuilla a ra...

Deuet omp d'ho ti da gerc'hat ho pried da vont ganeomp da gear Loull ar Bouc'h ; n'en devezo netra da ober nemed

her gervel; Loull a anavez mouez he zakrist hag a zigoro d'ezhan an nor. Ne c'houlennomp nemed an dra-ze outhan ; ni a raio hon dever goude-ze. Na d-it ket da gredi evelato hor befe-ni aoun; nann, mez n'hon euz ket a c'hoant da spounta tud Plouaret en eur rei he gount d'ar persoun *intru*.

— Oh! me c'houie ervad, eme ar c'hrek, oac'h kristenien vad ha n'ho piche ket great eun intanvez ac'hanon, gand pevar minor var va divreac'h. Bennoz Doue d'ehoc'h, ha skoit stard var Loull ar Bouc'h evit na zaotro ken na Plouaret na leac'h-all ebed.

Hag en eur zistrei ouc'h he goaz a jomme evel sebezet e kreiz an ti :

— Ac'hanta, aze e chommi breman ? Guelet a rez peger mad ha peger karantezuz eo an dud-man enn da genver. Alo, bale alese gantho ha diouall ne rafes ket mad da gevridi.

— Ia, poent eo d'eomp mont, eme ar chouanted, rak an noz a ia araok, ha c'hoant hon euz e ve great an taol abarz ma teui an deiz.

Ar zakrist a iea euz he di, goular an tamm anezhan : ne d-ea ket a galoun vad varzu ti Loull ar Bouc'h. P'edo o vont er meaz euz a borz he gear, e lavaraz d'ar chouanted :

— Deomp dre aman, mar kirit, ha ne vizimp guelet gand den. Me, evit mont da di ar persoun nevez, am euz great eur venojenn dre an daou bark a zo aman, rak lavaret a rea dign n'oa ket ar boan diskouez da zen e veze ken aliez kuzul etre me hag hen.

Perak e komze ar zakrist er c'his-ze, ne oufen ket evit her lavaret. Me gaf dign e komze evelse abalamour ma ne c'houie ket kals petra a rea. Da viana, ober a reaz vad d'ar chouanted, rag berroc'h oa dre eno eget dre an hent, hag en eur vont dre eno ne zihunent den ebed pa'z e guir ne d'eant abiou ti ebed, hag, en eur ziskenn divar gleuz an eil park, n'o doa da dreuzi nemed an hent braz evit beza var eeun dirak ti Loull ar Bouc'h.

Araok diskenn enn hent braz, mestr ar chouanted a lakeaz he zourn var skoaz ar zakrist hag a lavaraz d'ezhan:

— Breman n'ec'h euz nemed eun dra da ober, skei var an nor ha lavaret da Loull ar Bouc'h rei digor d'eomp.

— Ia, mez Loull ar Bouc'h ne zigoro ket he zor evit kaojou. Red e vezo dign lavaret hoc'h deuet da zigas d'ezhan eur belek tizet ganeoc'h enn eun ti bennag el leac'h m'hen dalc'het e kuz ; neuze marteze e tigoro, ha c'hoaz ne

ouzounn dare, rak aounik eo an tamm anezhan, ha morailled mad e vez an doriou var he gein epad an noz.

— N'euz forz ; ne fell ket d'eomp a lavarfez geier, rak ar gaou a zisplij da Zoue ; ha geier braz e ve lavaret d'ezhan emaomp-ni oc'h harlui beleien, ni hag a zo ouc'h ho difenn.

— Mad, lavaret d'ezhan hoc'h deuet d'her c'hlask da vont da velet tud klan, ne dal ket ar boan da viana ken nebeut, rag guelloc'h e kaf lezer dek den klan da vervel enn ho fec'hed eget sevel, eur veach ebken, enn noz, euz he vele, da gas d'ezho ho *zakramanchou*.

— Alo ! alo ! ar berra eo ober evelhen : te a skoio var an nor, evel ma'z out boaz d'hen ober, hag a lavaro d'ezhan ez euz ganez tud hag o deuz c'hoant da lavaret eur ger outhan.

— Ne gredan ket e tigorfe, evit klevet kement-se, guell e kavan her lavaret d'ehoc'h araog, gand aoun ne deufac'h goude-ze da gaout abek ennoun, ma ne zigor ket.

— Ma ne zigor ket ni a zivarc'ho an nor, hag a lammo enn eun taol enn ti. Diskennomp enn hent ha deomp var eeun da gaout an nor.

En em gavet e tal an nor, ar zakrist a skoaz varnhi tri daol seac'h gant kil he zourn ; ar chouanted a jomme eb tenna ho alan da zelaou ; netra ne finve enn ti.

Ar zakrist a skoaz tri daol-all er memez tra, nemed oant startoc'h ; hag atao Loull ar Bouc'h a jomme sioul enn he vele.

— E fesoun, eme eur chouant goustadik, eo kousket c'houek.

— Na rit van ebed c'hoaz, eme ar zakrist, ken n'am bezo skoet an navet taol. Ni a zo en em glevet er c'his-se gand aoun rag an dud trubard. Ken n'am bezo skoet an navet taol ha lavaret eur gomz, Loull ar Bouc'h ne lakaio ket he fri er prenestr.

— Ma laka he fri er prenestr, eme unan euz ar chouanted, va zenn fuzil-me her lakaio d'hen tenna ganthan, var he giz, buanoc'h eget n'en devezo c'hoant, ha ne gredan ket en defe a c'houdevez izoum da denna ar mec'hi anezhan ken.

Ar chouanted a vousc'hoarzaz goustadig o klevet ho c'hamarad oc'h ober brabanserez.

Ar zakrist a skoaz he dri daol diveza, hag, eur pennadig goude, o sevel he benn varzu ar gampr kreiz, e kriaz :

— Aoutrou persoun, den a zoujanz Doue hag a urz vad, digorit dor ho ti d'ho sakrist en deuz izoum da gomz ouzoc'h !

Den na finv, ha ne glever trouz ebed dre an ti.

Ar zakrist a zao he vouez evit an eil gueach :

— Klevet a rit ac'hanoun, Aoutrou persoun ? N'ho pezed aoun ebed, me eo ho sakrist, ha me a c'half ac'hanoc'h !

Kaer en doa ar zakrist skei var an nor ha gervel, den ne respounte anezhan. Aounig evel an dud a zo sammet ho c'houstianz a viltansou hag a dorfejou, Loull ar Bouc'h a ioa prennet mad an doriou enn dro d'ezhan, ha c'hoaz ne gouske nemed eul lagad digor. Klevet mad a rea he zakrist, mez kaout a rea d'ezhan e krene he vouez ouc'h her gervel. Hag, evit guir, ar zakrist n'oa ket deuet c'hoaz mad avoualac'h ennhan he-unan hag a jomme he c'her e dor toull he c'houzouk. Ar chouanted n'o doa ket taolet a evez ouc'h an drà-ze, mez Loull ar Bouc'h ne oue ket pell oc'h anaout oa eun dra-bennag a nevez, ha ne dea ket an traou evel kustum. Sevel a reaz sioulig euz he vele, enn he roched, diarc'henn, diskabel ; dont a reaz da gaout ar prenestr, hag en eur astenn he c'houzoug a-rez, a-hed ar voger, evit miret da veza guelet, e reaz eur zell enn hent. Gant eun taol-lagad, daoust d'an noz, e velaz o lugerni, e kreiz an devalijenn, fuziliou ha baionnettezou ar chouanted. Spountet, kollet he benn, Loull ar Bouc'h a zic'haloup euz he gampr d'an traon. Diou zor a zo var an ti, unan a bep tu, mez n'eman ket an alc'houez ganthan, enn he gampr eo chommet. Var ar gegin euz eur prenestr hag a sko var ar porz a ziadre, Loull hen digor buanna ma c'hell, lammet a ra er meaz euz he di, mont a ra var eeun, ha d'ar red, d'en em guzet en eur c'hraou-moc'h, a zo er porz dirak an ti, el leac'h ma'z oa tri borc'hell o larda.

Loull ar Bouc'h ne oue ket pell evit sevel euz he vele hag evit en em guzet gand ar moc'h e touez ho zeil. Ar chouanted a ioa atao e tal an nor var c'hed euz a eun dra-bennag. Skuiza a rejont evelato a benn eur pennad, hag ho mestr a bakas-krok stard er zakrist en eur lavaret d'ezhan :

— Pini euz ar re-man eo prenestr kampr Loull ar Bouc'h ?

— Ar prenestr kreiz eo ; er gampr-se e vez bep noz o loja, ha, nemed eat e ve kuit, aze eman adarre en noz-man.

— Goazed, eme ar mestr d'he dud, tan dre ar prenestr er gampr-se !

Ker buan seiz tenn fuzil a oue klevet o tregerni dre vourk Plouaret, ha seiz tenn-all dembrest goude ; hag an ekleo, a-hed ar ganienn, a gase an trouz, e kreiz sioulder an noz, d'ar C'hoz-Marc'had ha d'ar geriadou-all a dro-var-dro. Ar

guer var ar prenestr a ioa torret, ar barrennou koat ennhan a ioa frigaset; peb a c'houeac'h tenn a loskaz enn ti ar chouanted o klask tizout Loull ar Bouc'h enn he gampr, pa n'oant ket evit hen digas er meaz.

Hag ar merk euz an tennou-ze a zo c'hoaz e treust ar gampr kreiz, ma ne ket bet, n'euz ket pell, nevezet an ti m'edo ar persoun *intru* o chomm ennhan.

Neuze ar mestr a lavaraz d'he dud :

— Avoualac'h hon euz tennet evelse ; divarc'homp breman an nor, ha deomp enn ti da velet ha ni a gavo ar persoun *intru*, beo pe varo.

Ne oue ket pell an nor evit beza divarc'het. Ar seiz chouant a lammaz enn ti, baionnettez ho fuzil araok evit toulgofa an hini en diche eseat enebi. An avel, en eur zont enn ti dre an nor digoret gand ar chouanted, a zerraz ar prenestr ma oa eat Loull ar Bouc'h dreizhan er porz. An trouz a reat a viraz da glevet an daou stalaf o vont a daol, ho daou, an eil da gaout egile, hag er c'his-se, pa oue alumet goulou, e voue kavet serret an nor hag ar prenestrou a du ar porz a-ziadre, ha dre-ze e tlie Loull ar Bouc'h beza enn he di mar doa bet, enn nos-se; o loja enn he gear.

— Breman, goazed, eme ar mestr, daou ac'hanoc'h a jommo aman d'an traon ; n'euz fors petra ziskenno, loan pe zen, rak tud an ti-man a c'hell en em viska e meur a c'hiz, loan pe zen, daou denn d'ezhan raktal ma ne jomm ket a za, ker buan ha m'ho pezo lavaret d'ezhan ; ha diouallit ne zent-fac'h ket ouc'h va urz. Ni hor pemp hag ar zakrist a ia da ober ar furch dre an ti.

Furcha a rejont, evit guir, an eil kampr hag eben, ar c'halatrez kerkouls hag ar c'hao, an armeliou kerkouls hag ar gueleou, mez ne gafchont den. Ar zakrist he-unan a jomme sebezet, rak Loull ar Bouc'h ne garie ket galoupat en noz, na mont da loja d'al leac'h-all. Kaer a oue ive 'ta klask, ne oue kavet persoun *intru* ebed, ha red e oue chomm ebd'han pa n'her c'havet ket.

Lavaret d'ehoc'h peger glac'haret oue ar chouanted da veza eat abiou d'ho zaol, ne ket eaz. Kounnari a reant..... Hag ouc'hpenn-se, petra lavaro Andre ar Ponthou o klevet o devezo great eun dro venn, p'edo an oll var c'hed euz a varo Loull ar Bouc'h ? En em jala a reant an eil hag egile en eur skrabat ho fenn ; ne c'houient petra da oder pa lavaraz unan anezho, evit dizamma, me gred, kaloun he gamaraded :

— Hon dever hon euz great; klasket hon euz Loull ar Bouc'h, deuet omp d'he di, ennhan emaomp : piou ive 'ta goude-ze a glemmo ac'hanomp? Piou a lavaro hon euz bet aoun rak republikaned? Me gaf dign, el leac'h chomm aman evel seiz peul koat da zellet an eil ouc'h egile, e rafemp guell, araok mont kuit, ober peb a goan vad divar goust ar persoun *intru*. En eur furcha an ti, me am euz kavet kik ha bara, hag er c'hao em euz gouelet guin muioc'h eget na c'hellimp da eva ha da gas ganeomp da goat Tonkedek da ranna gant hor c'hamaraded.

— Ia, ia, eme ar zakrist, guell eo d'ehoc'h ober se; me a zervicho ac'hanoc'h hag a roio d'ehoc'h ar pez a zo a vella enn ti, rag me a oar e peleac'h e lakea an Aoutrou persoun he vin mad.

Ha lagad ar zakrist a verve enn he benn, rag gouzout a rea en diviche he lod da eva euz ar guin.

— Mad, kouls eo d'eomp 'ta neuze dibri peb a damm hag eva peb a vanne, eme ar mestr. Alo! tan, ha tan braz enn oaled ma vezo poazet ar c'hik. Te, sakrist, kea d'ar c'hao, ha, pa c'houzout an doare, digaz d'eomp ar pez a zo a vella.

Kerkent pep hini a ia da ober ar pez a zo gourc'hemennet d'ezhan; unan a ioa o pura ar podou, eun all o sec'ha ar plajou, eun all o rinsa an aoled; eun all a ieaz da gerc'hat koat d'ar bern keuneud a ioa en tu-all d'ar porz a-ziadre, e kichenn ar c'hraou moc'h; ar zakrist, skan he c'har, a iea d'ar c'hao, hag a deue ganthan, peb tro, eur vriad boutaillajou guin koz. Koan ne zaleaz ket da veza dare. Debret e oue didrouz avoualac'h, rak ar chouanted n'oa ket eaz ho fenn da veza eat abiou d'ho den. Ar zakrist ebken, eur veach enn amzer, goude beza evet eur banne, a gounte eur farz bennag divar-benn he bersoun, mez ar re-all a jomme mud. Araok an deiz e tistrojont da goat Tonkedek da gounta an dro fall o doa great. Chomm a rea c'hoaz boutaillajou guin da eva; ar zakrist a zelle outho a gorn; keuz en doa o vont kuit dioutho, mez evelato ne gredaz ket chomm enn ti varlerc'h ar chouanted, hag e tistroaz d'ar gear p'edo ar re-man o vont kuit.

---

# C'HOUEC'HVED PENNAD

## Loull ar Bouc'h e kraou ar moc'h
## He varo e Bourbriak

Ha Loull ar Bouc'h, petra oa deuet da veza epad m'edo ar chouanted o trei an traou, enn he di, var an tu var-enep, o klask kaout krog ennhan? Loull, eb gouzout petra a rea, na da beleac'h ez ea, a ioa eat, evel a ouzoc'h, da guzet d'ar c'hraou moc'h. Serri a reaz kloz an nor varnezhan, ha mont a reaz d'ar c'hougn tenvalla. Eno, gourvezet etouez an teil, he zaou benn stok-ouc'h-stok, rodellet evel eur c'hi, e krene, evel eur bern deliou, pa gleve an tennou fuzil o sklakal hag an armeliou o tigeri a-flao. Beza edo var c'hed taol ar maro, rag gouzout mad a ra pegement a zrouk en euz great d'ar chouanted ha d'ho zud; gouzout a ra n'en deuz netra da c'hedal digantho. Hag iskiz eo neuze mar deuz beac'h varnezhan?...

Ha c'hoaz, ne ket avoualac'h kement-se. Ar moc'h n'int nemed moc'h, evit guir, hag evelato ne gavent ket a zoare, e fesoun, guelet Loull ar Bouc'h o tont er memez kraou gantho. Rak mont a reant, peb hini d'he dro, d'her c'haout, d'he gougn, d'her c'houesa, d'hen turia; hag, evel ma'z oant minoueret gant eun tamm neud orjal a ioa e bek ho fri, e skrabent hag e ribinsent he feskennou d'ezhan beteg ar goad. N'euz forz, Loull ar Bouc'h en diviche gouzanvet, eb en em glemm, an oll ribinsadennou-ze, ma n'o diviche ar moc'h great nemed an dra-ze. Mez ar moc'h, evel pa viche drouk ennho, evel pa vichent kounnaret o velet Loull o chomm enn ho zouez, a doc'he, a zoroc'he hag a oc'he kement ha kement ma o doa an ear da c'hervel ar chouanted, ha da lavaret d'ezho edo ar persoun *intru* er c'hraou gantho. Ar paour keaz den a ioa enn noaz, hag evelato e tivere an dour diouc'h he dal; trei a rea he c'hoad, ne c'houie ken da be zant en em voestli!

Ah! Loull ar Bouc'h! da zourn var da goustianz, mar deuz c'hoaz koustianz enn da greiz, ped den nac'h eus-te

ket lakeat enn eun nec'hamant ker braz ha da hini, enn deiz a herrio ?

Enn eun taol kount e klev dor an ti o tigeri var ar porz. Ar jabadao a rea ar chouanted oc'h aoza ho c'hoan a laka he galoun da grena, he benn da voudinellat hag he zent da sklakal ; stanket eo toull he c'houzoug, ne c'hell ken tenna he alan.....

Daoust hag hen a zavaz neuze, varzu Doue, he galoun kaledet ?

Eur zoudard a deu er meaz euz an ti ; dont a ra var eeun varzu ar c'hraou.....

Hag ar moc'h atao, evel pa viche an diaoul enn ho c'horf, a doc'he, a zoroc'he hag a oc'he.....

Emaor erru varnoun, eme Loull ar Bouc'h, en dro-man eo great ganen !....

Hag ec'h harpaz he benn ouc'h ar voger o c'hedal an taol diveza.

Mez ar chouant ne reaz ket a van evit klevet ar moc'h. N'en diviche biken kredet e viche bet ar persoun *intru* enn ho zouez. — C'houi a gaf d'ehoc'h e viche deuet ar sonj-ze d'ehoc'h enn ho spered ? — El leac'h mont d'ar c'hraou, ez eaz var eeun d'ar bern keuneud a ioa e kichenn ; tenna a reaz teir pe beder horden goat euz ar bern, ho zamma a reaz var he gein, hag ho digas a reaz d'an ti da boazat koan.

Ker buan ha ma oa eat ar chouant enn ti, ha serret an nor var he lerc'h, Loull ar Bouc'h a zao kaloun d'ezhan.

— Oh ! emezhan, ne ouzount ket emaoun aman, guell aze ! Evelato, aman emaoun en diasur ; eun tamm c'hoant ebken da gas gantho unan euz va moc'h a zo avoualac'h evit va dizelei. Guell eo dign kemeret an teac'h, ha mont pelloc'h da glask eun toull kuz-all bennag, el leac'h ma ne vezo ket a voc'h o toc'hal.

Dont a ra var he barlochou, pe var he grabanou, mar kavit guell, da gaout an nor da zellet ha da zelaou ; ar moc'h atao var he lerc'h ouc'h hen horta, ouc'h her bunta a daoliou fri, evel pa o diviche c'hoant da lavaret d'ezhan n'o doa ket a affer anezhan enn ho zouez. Hanter-zigeri a ra an nor, guelet a ra ar chouanted enn he di, pep hini gand he labour evit aoza koan ; trouz a zo gantho, mez serret eo an nor, hag er porz n'euz den ebed. Amzer en deuz ive 'ta da dec'het kuit..... Kerkent e tigor dor ar c'hraou..... Hag hen ac'hano enn he hent, ma ne c'houie, d'an daou-lamm, didruez

ouc'h he dreid hag ouc'h he gorf. Galoupat a ra evel pa ve an tan var he lerc'h ; mont a ra dreist ar c'hleuziou, a dreuz ar c'haeiou, dre greiz an drez hag ar spern, dre al lann hag an drein ; ne zell ket ker pis-se ouc'h he hent.....

Leun c'hoad, roget he roched, dialanet, he deod er meaz euz he c'hinou, eur pistik e korn he gof, ec'h en em gaf var bount Rozanklan, a zo etre parrez Plouaret hag ar C'hoz-Marc'had ; eman o vont da goueza var an hent gand ar berr-alan.....

Evelato stag eo he galoun ouc'h ar vuez, n'en deuz ket a c'hoant da vervel c'hoaz ; sellet a ra enn dro d'ezhan da glask eun tamm kuz enn tu-bennag evit tec'het araok ar chouanted. Koueza a ra he zaoulagad var an dour a red azindan pount Rozanklan ; kavet eo he doull kuz gand Loull ar Bouc'h. Raktal e tiskenn divar an hent hag ec'h en em ruz azindan ar pount, buanna ma c'hell, he dreid enn dour, hag he benn daou-bleget azindan ar volz n'oa ket huel avoualac'h diouc'h he vent.

M'hen tou d'ehoc'h, n'oa ket brao doare Loull !

Dioc'h ar mintin, en dervez-se zoken, edo oc'h eva enn he di, gand he ganfarted, guin laeret divar goust he nesa, oc'h en em veuli, oc'h en em bompadi n'en doa ket Loull ar Bouc'h he bar var ar beg douar-man, rag ar guin a lakea ar goad da zevel d'he benn, hag he galoun da c'houeza gant an ourgouill, evel ma c'houez ar podad leaz lakeat da virvi var an tan. Ha breman n'en deuz da eva nemed an ezenn fresk, ha sklaset zoken, a zao divar an dour ! Ha breman e rank kemeret an teac'h araok an oll ! Pebes kemm etre Loull ar Bouc'h o kas, gand he archerien, beleien goz ha tud vad d'ar prizoun, ha Loull ar Bouc'h diarc'henn, diskabell, enn he roched, leun-c'hoad, azindan pount Rozanklan !

Ped heur oa pa oa eat azindan he bount, ne oufen ket her lavaret, n'her c'houie ket he-unan. Da viana tenval oa, n'oa den var an hent ; ne glevet netra nemet chas Plouaret, chas ar C'hoz-Marc'had hag ar chas-all a dro-var-dro oc'h harzal, an eil ouc'h egile. Lakeat oant bet var zao gand an tennou a ioa bet e Plouaret, ha breman o doa an ear da lavaret, dre ho harzadennou, edo pep hini dihun ha var droad, o tiouall madou he vestr.

A-benn eur pennad e klefchot ar c'hilleien o kana, hag oc'h en em respount euz an eil klud d'egile ; gervel a reant an deiz, hag abarz nemeur e velchot an oabl o tarza varzu

ar zao-heol. An devalijenn a ia kuit, hag eun tammik sklerder a sklerijenn ar bed. Ne ket deiz c'hoaz, hag evelato ne ket noz ken nebeut.

— Erru an deiz, eme Loull ar Bouc'h, poent eo dign mont ac'halenn varzu ar gear. Ne gredan ket e ve bet ar chouanted hardiz avoualac'h evit chomm betek sao-heol e bourk Plouaret, rak soudardet a c'hell en em gaout eno varnho a bep tu.

Hag ar persoun *intru* d'en em jacha er meaz euz he garpount. Mez, siouaz! sounnet eo he zivesker, brevet he gorf, sklaset he izili, pounner ha boudinellet he benn! Evelato, ar c'hoant en deuz da zerc'hel he vuez ganthan a ro d'ezhan nerz nevez; dont a c'hell euz a zindan he bount, tenna a c'hell he zivesker morzet euz a greiz al lec'hid; diou pe deir gueach e riklaz hag e ruillaz divar dalbenn an hent braz oc'h esa dont var gorre. Evelato, a forz da boania ha da spega el letoun, gand he ivinou, e c'hellaz dont a-benn euz he daol.

Setu ive 'ta, abred dioc'h ar mintin, ar persoun *intru* var an hent braz, enn he roched, diarc'henn ha diskabell. Chomm a ra eur pennadig da zellet enn dro d'ezhan da c'houzout e peleac'h eman. An ear en deuz da c'houlen outhan he-unan : Daoust ha ne ket an oll draou-man eun huvre?

Edo er c'his-se e kreiz an hent pa glevaz, o tiskenn euz a gostez ar C'hoz-Marc'had, eun den hag a valee prim, evel divar nij, digor he zivesker, ramp ganthan, dibreder ha skan he droad, eur penn-baz enn he zourn hag he vuentle azindan he vreac'h, o vont enn tu-bennag da glask pemp guennek d'he zervez. Hennez a ioa eur c'hemener, pe eun artisan-pleg, euz ar C'hoz-Marc'had, hanvet Per ar C'houil, o vont abred d'he labour.

Pa velaz ar C'houil eun den guenn e kreiz an hent braz, — Loull ar Bouc'h a ouzoc'h a ioa enn he roched, — e chommaz a za; kaout a reaz d'ezhan oa eun ene paour bennag deuet euz ar Purgator da c'houlenn pedennou digant ar re veo, hag ec'h en em daolaz d'an daoulin da lavaret he *Zeprofundis*. Teir pe beder *De profundis* en doa lavaret a greiz he galoun, hag an den guenn a jomme atao var an hent braz. Sevel a reaz divar bennou he zaoulin, hag, e fesoun, en eur zevel, e reaz trouz, rag, en droman, an den guenn en deuz an ear da zont varzu ennhan.

Neuzé e savaz eun tamm aoun gant ar C'houil. Ne ket eun ene euz ar Purgator eo heman, emezhan ; heman a zo eun teuz pe eur spountail bennag, deuet da esa va zamma ganthan. Aoutrou Doue, ho pet truez ouzign ! Ma n'ounn ket dibec'h hed-a-hed, n'em euz ket ken nebeut kals a draou var va c'houstianz. Petra a c'hellan-me da veza kemeret divar, goust va hostisien ? Eur palefarz mezer euz an habit nevez am euz great, breman euz eun nebeut amzer, da vap Batist an Dantec da vont da bardoun Guengamp ; eur voalennad rubanou zeiz divar dillad eured merc'h an Aoutrou de Treveret, hag eun daouzek pe drizek tamm-all divar goust n'ounn dare piou. Petra eo kement-se ? Netra evit eur c'hemener. Diouallit ac'hanoun 'ta, Aoutrou Doue ! Aman e rankan en em zifenn.

Hag ar C'houil kregi enn he benn-baz. Mad a reaz, rag an den guenn a deu var eeun varzu ennhan ; chaokat a ra eur ger bennag, mez, pe oa hanter-skournet gand ar riou, teod Loull ar Bouc'h, enn he c'hinou, pe skiant ar C'houil a ioa trec'het gand ar spount ; ar pez a zo guir eo hini anezho ne c'houie petra c'hoantea egile.

An den guenn a ia atao var araok ; eman tostik-tost d'ar c'hemener..... Red eo en em zifenn, den n'en deuz c'hoant da veza sammet gand an teuz. Ar C'houil a zao he vaz hag a sko tri pe pevar daol, a dro-chouk, var benn ha var diskoaz an den guenn, gant kement a nerz ma oue klevet Loull ar Bouc'h o iudal hag o kemeret a nevez an teac'h, evel pa viche bet adarre an tan var he lerc'h, evel pa viche divorzet en eun taol he zivesker skournet azindan ar pount.

Evit guir Per ar C'houil ne anaveze ket Loull ar Bouc'h er stad ma édo ; ma en diviche great, oa bet tristoc'h c'hoaz he zoare, rag ar c'hemener-ze a ioa unan euz an dud guella a ioa er vro, evithan da veza kemener. Labourat a rea bemdez kalounek. Labour en doa kement ha ma c'helle da ober, hag er c'his-se en doa gellet destum eur guennegig bennag. Ar persoun *intru* en doa klevet hano anezhan, ha, n'oa ket pemzeg dervez c'hoaz, oa bet enn he di, gand he ganfarted a Blouaret, var digarez en doa kuzet tri belek epad eun dervez hag eun nosvez, o laerez kement liard en doa hag o kas ganthan kement tra a blije d'ezhan. M'en diviche ive 'ta gouezet ar C'houil e skoe var Loull ar Bouc'h, e viche bet ha stank, ha c'houek, ha pounner he daoliou penn-baz !

Setu ar persoun *intru* adarre nec'hetoc'h eget biskoaz. Ne

ket evit dont enn dro, var he c'hiz, da Blouaret, rak ar chouanted marteze n'int ket eat kuit; ne ket evit mont araok varzu ar C'hoz-Marc'had, rak Per ar C'houil, gant he benn-baz, a sparl an hent d'ezhan. Petra a raio 'ta ar paour keaz persoun *intru?* Ne jomm ket pell da zonjal; ha neuze, evit guir, n'en deuz ket re a amzer ken nebeut da zonjal, rak penn-baz ar C'houil a zo adarre enn ear. Ep klask nag hent na guenojenn, e lammaz divar an hent braz er foennok a ioa e kichenn, hag euz ar foennok-se enn eur foennok-all, dreist ar c'hleuziou, dre greiz an drez hag ar spern, ker kouls ha ken dizamant ouc'h he groc'henn evel ma oa bet, pa edo o tec'het, araok ar chouanted, euz he graou moc'h. Sevel a reaz da gaout chapel Sant-Maudez, mez ne deaz ket ennhi; ar zent hag hen n'oant ket hostisien. Ne oufen ket lavaret d'ehoc'h pe e sellaz outhi pe ne reaz ket, re denval oa c'hoaz da velet; ar pez a zo guir avad eo e kendalc'haz da c'haloupat adreuz ar parkeier en eur freuza he roched hag en eur regi he groc'henn ken ma en em gavaz e pors Kerbridou, ken dialanet adarre evel ma oa, er penn kenta euz an noz, pa en em gavaz var bount Rozanklan. Eno e chommaz eun tamm da zellet enn dro d'ezhan; c'hoant kaout eun tamm toull kuz en deuz adarre, rag adarre ne ket evit mont ken. Enn dro-man n'oa ket diez d'ezhan; edo harp ouc'h eur skalier goat, great gant tud Kerbridou, evit kas ha kerc'hat ar foenn a lakeant, evit ho chatal, er c'halatrez a ioa azioc'h ar c'hraou-zaoud hag ar marchosi. Loull ar Bouc'h a bignaz dre an delezou ker skaon he c'har, evel pa n'en diviche bet nemed triouec'h vloaz. Kerkent ha ma oue savet er c'halatrez, ec'h en em fourraz dounna ma c'hellaz etouez ar foenn.

Ar mevel braz a ioa savet d'an ampoent m'edo ar persoun *intru* oc'h ober he c'haloupadenn. Sevel a ranke e poent evit boeta he gezek da vont d'ar park ken abred hag ar re-all. P'edo Loull oc'h en em gaout e penn ar c'hraou, edo erru er meaz euz an ti gand eur baillad guelien tomm d'he gezek. O velet o tont varzu ennhan, ha ker buan, eun den enn he roched, diarc'henn ha diskabell, e chommaz mantred a za e kreiz ar porz, he vaillad guelien var he benn-glin. Daoust petra eo an dra-hont, emezhan, outhan he-unan?

Pa velaz an den guenn savet er c'halatrez, sebezet oll, eun tamm aoun marteze kroget ennhan, e loskaz var an douar, e kreiz ar porz, he vaillad guelien, hag e teuaz d'an ti da c'hervel an dud-all a ioa c'hoaz enn ho guele.

— Deuit euz ho kuele, emezhan d'an oll ; aman euz savet d'ar c'halatrez hag eat da guzet etouez ar foenn, eun teuz, eur spountail, pe eun diaoul bennag.

— Petra leverez, eme an ozac'h, o tigeri dor he vele ?

— Petra a lavaran ? Lavaret a ran d'ehoc'h eo eat an diaoul da guzet etouez ar foenn, er c'halatrez azioc'h kraou ar c'hezek.

— Paour keaz Pipi, kollet eo da benn ganez, e fesoun. An diaoul ?

— Ia, ia, her lavaret a ran d'ehoc'h.

— Alo ! alo ! ro peoc'h, ha lez ac'hanomp c'hoaz eur pennadig enn hor guele, rak ne ket re sklear c'hoaz an deiz.

— Sklear avoualac'h eo evit guelet mad an traou, hag an hini am euz-me guelet a lugerne he zaoulagad, a ioa fuliet he vleo, leun c'hoad ha leun bri he gorf, m'hen tou d'ehoc'h.

— Kouls eo d'eomp sevel, eme ar c'hreg, e doa dija aoun enn he guele ; galvomp an dud all euz an ti, ha deomp varlerc'h Pipi d'al leac'h ma lavar.

Pipi, strafillet, a iea hag a deue dre an ti, euz an eil penn d'egile, en eur c'hervel an oll ; ar paotr-saout zoken a rankaz dont er meaz euz he vele.

Epad an amzer-ze, an deiz a ioa deuet da veza sklear, ha n'oa red tamm goulou ebed evit mont er c'halatrez.

Mez piou a safche da genta er c'halatrez-se, el leac'h m'edoan diaoul, pe da viana eun teuz pe eur spountail bennag ? Eno edo ar c'hoari. Ma viche bet dirag eur bleiz pe eur c'hi klan, den n'en diviche bet aoun ; mez mont var eun teuz, var eur spountail !...

Beza e oa c'hoaz, e Kerbridou, eur mevel-all, bet martolod enn he iaouankis. Hennez, var ar mor braz, a ioa bet, meur a veach, e riskl euz he vuez, ha n'en doa ket a aoun rag he skeud.

— Na it ket d'en em jala, emezhan, gortozit eur pennadig. Me a ia da gerc'hat eur vouc'hal d'ar c'hranch, ha da zistaga ar c'hi Turk ; gand ar c'hi ha va bouc'hal me a ielo er penn araog er c'halatrez.

Abarz nemeur goude e velchot o tont ar martolod koz, he vouc'hal var he skoaz ; gand he zourn deou oa krog enn he zroad, ha gand he zourn kleiz e talc'he, dre rulien he golier, he gi Turk a harze, a iude hag a lamme dre ma sante, e fesoun, eun dra bennag er c'halatrez.

— Kemerit peb a forc'h, pe peb a grok, pe peb a bennad

baz, emezhan d'an ozac'h ha d'an dud-all. Te, Pipi, sao gant Turk ha ganen-me beteg dor ar c'halatrez ; eno e chommi ; m'am euz beac'h e teui d'am zikour.

— Beac'h a pezo zur, eme Pipi, rak piou a c'helfe harpa ouc'h an diaoul ?

— Aman n'euz diaoul ebed, a gredan-me, eme ar martolod koz en eur heja he benn. Petra a glaskfe an diaoul e Kerbridou, el leac'h ma karer kement an Aoutrou Doue hag ar relijion, el leac'h ma roer boued ha golo d'ar veleien vad, en despet da Loull ar Bouc'h, persoun *intru* Plouaret ? Me a gredfe kentoc'h e ve eul laer pe eun torfedour bennag e ve. N'euz forz, red eo mont araok. Alo ! Turk, diouall mad ! Kis... kis... kis..

Hag ar martolod koz ober sin ar groaz, ha mont var eeun er c'halatrez, krog enn he vouc'hal, krog enn he gi.

An oll a grene er meaz ; ar c'hrek hag ar plac'h a ioa kouezet var bennou ho daoulin evit pedi Doue ; Pipi, e toull dor ar c'halatrez, a ioa varnezhan liou ar maro. Var c'hed edont euz eur goal-dra bennag.

Kenta tiz o deoue, oue klevet ar c'hi Turk oc'h harzal, evel pa viche kounnaret, hag ar martolod koz o krial abouez he benn :

— Piou a zo aze ? Respountit dioc'h-tu, pe me a laosk va c'hi varnoc'h, hag a faout d'ehoc'h ho penn, dre an hanter, evel eun irvinen, gant va zaol bouc'hal.

Den ne respounte.

Ar c'hi a skrabe hag a razaille goasoc'h-goaz : n'oat ket evit hen derc'hel, kement a gounnar a ioa ennhan.

— Eur veach c'hoaz, lavarit piou hoc'h, c'houi, an hini a zo eat da guzet aze etouez ar foenn.

Den ne respount adarre.

— Ne leverfot ket piou hoc'h ?... Goaz aze evidhoc'h. Turk, kis... kis... kis...

Ar c'hi a reaz eul lamm var ar foenn ; dioc'h ar c'houez e kavaz he zen ; diskenn a reaz varnezhan enn toull en doa great...

— Aï !... aï !... aï !... Galvit ho ki ! Me a lavaro d'ehoc'h piou ounn. Aï !... aï !... aï !...

— Lavarit 'ta buan, eme ar martolod, a ioa savet he vouc'hal ganthan en ear, prest da skei.

— Galvit ho ki 'ta ; krog eo em feskenn ! Aï !... aï !... aï !...

— Lavarit araog piou hoc'h, eme ar martolod, en doa araok neuze gouelet meur a dro.

— Aï !... aï !... aï !... Me eo Loull ar Bouc'h.

— Loull ar Bouc'h, persoun *intru* Plouaret ?

— Ia, ia, me eo. Tennit ho ki divarnoun.

— Deuz aman, Turk, deuz d'am c'haout, great ec'h euz adarre da zever.

Mes ar c'hi ne rea van, ha Loull ar Bouc'h a iouc'he a bouez he benn : Aï !... aï !... aï !...

Neuze ar martolod koz a lammaz he-unan etouez ar foenn, hag a daolaz he zourn var golier he gi. Mes n'oa ket evit her lakaat da ziskregi... Difretta a rea morzed Loull, evel m'hoc'h euz guelet chas iaouank o tifretta, var al leur, ar pez dillad o deuz gellet da gaout. A forz da boania evelato e c'hellaz hen tenna divar gorre ar paour keaz persoun. Dont a reaz d'hen digas da Bipi ha da lavaret d'ar re-all piou en doa kavet e mesk ar foenn.

— Dalc'h mad d'an Turk, Pipi, emezhan ; me a ia gand va bouc'hal da c'houzout ha Loull ar Bouch, e guirionez, eo an hini a zo du-hont etouez ar foenn, rag n'euz ket da fiziout nag enn dispac'herien nag er veleien *intru*. Mar tec'h kuit, ma na c'hellan-me ket, araok, faouta he benn outhan gand va bouc'hal, laosk an Turk var he lerc'h.

Ar martolod koz a deuaz var he c'hiz er c'halatrez.

— Alo ! Loull ar Bouc'h, mar deo c'houi a zo aze, savit buan euz a douez ar foenn ha deuit aman, e kreiz, d'am c'haout, el leac'h ma c'hellign ho kuelet, ha deuit prim ha dijipot.

— Ia, mez n'euz ganen na bragez na tamm dillad-all ebed nemed va roched !

— N'euz forz, deuit atao. Me a zo evel sant Thomas, ne gredaz ken na velaz. C'houi a zo paotred tano, etrezoc'h dispac'herien, ha n'euz ket da fiziout ennhoc'h.

— Eo, va c'hredi a c'hellit.

— Kredi tud hag o deuz nac'het ho Doue ha dilezet relijion ho zudou koz ! Alo 'ta ! N'ounn ket ken diskiant. Buan euz a douez ar foenn, pe va bouc'hal a ia da ober tammou skolpad ac'hanoc'h.

Loull ar Bouc'h ne gredaz ket enebi ken ; sevel a reaz a douez ar foenn, ha dont a reaz, er stad ma ouzoc'h, e kreiz ar c'halatrez, el leac'h ma oa eaz hen anaout.

Ar martolod koz, er porziou mor m'oa bet ennho, ken e

Franz, ken er broiou-all, en doa guelet meur a dra iskiz, traou briket ha traou marellet, mez n'en doa biskoaz guelet evelato eun dra ker farsuz evel eur persoun, en he roched, kuzet etouez ar foenn !!! Evit guir, hennez a ioa eur persoun *intru*, eur belek hag en doa nac'het he relijion.

Tud Kerbridou a ioa tud a relijion, douget da ober vad d'ho nesa, zoken d'ar re a rea droug d'ar re-all. Kerc'het e oue dillad an ozac'h da Loull, roet e oue d'ezhan da zibri, ha Pipi a deuaz d'hen digas betek an tiez kenta a vourg Plouaret. Ar martolod koz avad ne viche ket eat d'en ambrouk evit n'euz forz petra.

— Pa'z eo guir, emezhan, eo bet hardiz avoualac'h evit dont aman, he-unan, enn noaz, epad an noz, e c'hell ive mechanz mont he-unan d'ar gear breman pa'z eo deiz ha pa euz dillad enn dro d'ezhan.

Loull ar Bouc'h, evel a velit, en doa bet eur goall nosvez ; ha kaout a ra d'ehoc'h kement-all a boan hag a vez en doa her lakeat da zont ennhan he-unan ha da zistrei var an hent mad ? Nann. Kaloun an nep a nac'h he Zoue a vez kalet. Loull ar Bouc'h, distro d'he gear, a en em lakeaz da harlui ar veleien goz hag an dud vad gand mui a gounnar c'hoaz eget araok, mar gelle he gounnar kreski.

Eun dervez e oue klevet o komz outhan he-unan evelhen :

— Kit atao, chouanted milliget, emezhan, o sellet ouc'h an toullou great gand ar boulejou a ouzoc'h e treust he gampr ; kit atao, me hen talvezo d'ehoc'h ha d'ho tud ! Oh ! pa zonjan e pe zoare stad ounn bet lakeat gantho ! Ha breman betek ar vugale a vousc'hoarz o velet ac'hanon o vont abiou. An ear o deuz da lavaret dign : Ha n'oc'h euz ket a zonj, Loull ar Bouc'h, euz an nosvez ma oaz bet o redet enn da rochet ? Evit guir, tud ar re-ze a zo chommet stag ouc'h huvreou ar veleien goz a zo kaset enn ho hent ; mez an dra-ze ne ra nemed glaza muioc'h-mui va c'haloun. Red eo dign karza ar vro euz an orinn dud-se. Evit guir, abaoue an nosvez a laka ac'hanon da ruzia, em euz kaset pevar d'ar prizoun ; mez ne ket pevar oa dign beza kaset, na pevar-ugent zoken, mez pevar-c'hant pe ouc'hpenn, evit tenna, enn eun taol, an oll louzeier fall euz va farrez Plouaret.

Ha Loull ar Bouc'h a zavaz divar he gador hag a en em lakeaz da vale dre he gampr en eur ober ormidou dre ma'z ea.

— Alo ! emezhan, en. eur azeza, adarre, kemeromp hor pluen ; skrivomp hanoiou ar re a dlean da gas kuit euz a Blouaret evit mont pe d'ar prizoun, pe d'ar maro.

Hag hen, en em lakaat da skriva eun aridennad hanoiou.

— Hag ar chouanted, emezhan, o sevel he benn hag en eur lakaat he bluen var an daol, ho ankounac'heat am euz ? Oh ! nann, emezhan, o respount d'ezhan he-unan, hag en eur ober eur c'hoarzadenn iudaz, me ankounac'haat ar chouanted a zo bet ker kriz em c'henver ? Nann, nann. Lakaat a rign digas dign da Blouaret soudardet euz a Vengamp hag euz a Lannion, a Zant-Briek zoken, ma vez red ; ha neuze gantho, eun nosvez, pa c'houezimp e peleac'h e vezo ar chouanted, ni a ielo di, a gelc'ho an ti, hag e beo pe e maro e kouezint oll etre hon daouarn. Unan, unan epken a rankan da gaout e beo, Andre ar Ponthou, an hini a zo bet didalvez avoualac'h evit va barn d'ar maro. Da hennez e rankan kaout eur maro ha ne deuz ket bet he far c'hoaz var an douar. Setu aman petra rign d'ezhan : en dervez-all, va zakrist ha me, en eur zont euz a Lanvellec, a ieaz en eur park da ober peb a damm kousket, evit uza ar banneou hor boa evet. Me en em gavaz da c'hourvez e kichenn eun turunell, pe eur galzadenn merienn. Ne ouen ket pell evit beza dihunet gantho ; ha sonj mad am beuz euz ho flemmou hag euz an debron am boa dre va c'horf ; poazet oa va c'hroc'henn gantho. Mad, me, p'am bezo Andre ar Ponthou etre va daouarn, her lakaio enn noaz ; her staga a rign stard ouc'h eur peul a vezo ken huel hag hen, evit miret na c'hello finval eun tamm, nă gand he dreid na gand he zaouarn ; eur pennad keuneud a zankign enn he c'hinou evit hen derc'hel digor, hag enn dro d'he dreid e lakign kement merienenn a vezo kavet er vro. Ar merienn a zavo outhan a-hed he zivesker, a-hed he gorf beteg he benn, en eur flemma dre ma'z aint. Mont a raint etouez he vleo, enn he ziouskouarn, enn he zaoulagad, enn he fronellou, enn he c'hinou ha beteg enn he gorf dre he c'houzoug. Her flemma a raint, hen dibri a raint a damm-a-damm... Var bouez... goustadik... — Mad e tle beza kik chouant d'ar verienenn. Me a jommo da zellet, ha va c'haloun a drido em c'hreiz. Pebez dervez e vezo hennez evidot, Loull ar Bouc'h !... Neuze e c'helli lavaret e pezo paet ar chouanted euz ar vez hag euz an droug o deuz great did.

Goude beza guelet ar binim a ioa e kaloun Loull ar Bouc'h, ne vioc'h ket souezet o klevet e oue krisoc'h eget biskoaz.

Ne d'an ket aman da gounta d'ehoc'h ped den en deuz eskinet, lakeat er prizoun ha kaset d'ar maro ; re hir e ve ar roll anezho. Lavaret a rign d'ehoc'h avad ne c'hellaz ket lakat he graban var hini euz ar chouanted, rag ar re-man en em zioualle, en em ganne ha ne dec'hent nemed pa viche red, pa deue varnezho soudardet ar republik, bern-var-vern, dek pe ugent ouc'h pep hini. Dre-ze, Loull ar Bouc'h ne velaz ket Andre ar Ponthou debret gant merienn Plouaret.

Da bep tra, er bed-man, euz eur fin, ha marteze o pezo c'hoant da c'houzout penaoz e kuiteaz Loull ar Bouc'h ar bed-man evit mont da gounta da Zoue he oll fallagriezou. Her lavaret a c'hellan d'ehoc'h.

Goude ma oa bet hor bro baour meur a vloaz o ruilla e kreiz ar goad hag ar vouillen, Doue a reaz outhi eur zell a druez hag a lakeaz digeri an ilizou. Neuze ar paour keaz persoun *intru* a rankas kemeret an teac'h, d'he dro, evit lezer ho iliz gand ar veleien vad. Ne oue ket red mont d'her pedi da vont enn he hent. Kenta tiz a oue, e kreiz ar brudou eurus-all a deue e Plouaret, oue klevet oa eat Loull ar Bouc'h euz he di, e kreiz an noz, ne c'houie den da beleac'h. Den ne c'houie da beleac'h oa eat, na den zoken ne glaskaz her gouzout. Araok oa unanik bennag a du gant-han, ha breman, hervez an oll, ne ket mad da deuler d'ar c'hi...

Setu mignouniach an dud fall !

Peder pe bemp sizun goude ma oa eat Loull ar Bouc'h euz a Blouaret, eun dervez, var dro eiz heur dioc'h ar mintin, Mari-Jann Kermabrouz a ioa azezet var an aoled o rei da zibri hag o viska he dillad d'he merc'h vian Mac'harit. Klevet a reaz trouz e tal dor he zi ; gervel a reaz he map Hervoanik a ioa o c'hoari, gand he gi bian, e starn an daol. — Pa lavaran edo Hervoanik e c'hoari gand he gi, ne lavaran ket ar virionez, rak, an trubard bian, he c'hoari oa chacha var skouarn ar paour keaz ki ken na iude, ha, pa iude he gi, Hervoanik a c'hoarze.

Mari-Jann Kermabrouz a c'halvaz he map.

— Hervoanik, va faotr, guel petra a zo aman e kichenn an nor.

— Petra livirit, va mamm, eme ar bugel, o tiskregi euz a skouarn he gi ?

— Kea da velet petra a zo oc'h ober trouz aze, e tal an nor.

Hervoanik a zavaz kerkent euz a starn an daol evit dont da gaout an nor, he gi bian var he lerc'h, en eur lammet hag

en eur ficha he lost evel pa ne viche great chachaden ebet var he skouarn.

Pa en em gavaz Hervoanik dirag an nor, e chommaz krenn en he za, ha ne lavare ger.

— Piou a zo aze, Hervoanik, eme he vamm ?

— Ne ouzounn dare, va mamm, emezhan.

— Eun den eo da viana ?

— Ne ouzounn ket.

— Petra ? Ne ouzot ket hag eun den eo a zo aze e kichenn an nor ?

— Hevel eo ouc'h eun den, evit guir ; mez ne gredan ket e ve eun den e ve evelato.

— Na perak 'ta ?

— Heman, va mamm, a astenn he c'hinou beteg he ziouskouarn, a skrign he zent hag a lugern he zaoulagad evel daou gef-tan ; treud eo evel eur vaz, hag he zillad a zo reuget ha leun bri.

— Goulen diganthan petra a glask.

— Petra a glaskit ? eme Hervoanik, en eur zont var he c'hiz, rak kaout a rea d'ezhan e tostea he c'her anezhan ouc'h an hini a ioa e tal an nor.

— Eun tamm bara, rak naoun am euz.

Mari-Jann her c'hlevaz hag a lavaraz d'he mab :

— Hervoanik, kemer an tamm korn bara a zo aze var an daol, ha ro anezhan d'ar paour a c'houlen.

— Ia, va mamm, mez hennez am c'haso ganthan evelse ?

— Ne raio ket, va mab ; hennez a zo eun den eveldomp-ni ; an dienez epken her laka da veza dishevel dioc'h an dud-all.

— Oh ! va mamm, aoun am euz ; deuit hoc'h-unan da rei d'ezhan he damm bara.

— Guelet a rez n'oun ket evit mont, rak ema aman da c'hoar vian ganen en noaz, hag e rankan lakat he dillad d'ezhi.

— Da viana, va mamm, mar krog ennoun, c'houi a deuio da viret outhan d'am c'has ganthan.

— Ia, ia, bez dinec'h.

Var gement-se, en eur grena evelato, Hervoanik a gasas he gorn bara d'an hini a c'houlenne e tal an nor. Ne dostea ket re, astenn a rea he zourn hirra ma c'helle. Ar paour a ioa e kichenn an nor a astennaz ive prim he zourn ; kregi a reas gant hast enn tamm bara, ha ker buan e troaz kein d'an ti.

Goazed Kermabrouz a ioa er park o labourat. Pa deujont d'ho mern, Mari-Jann a gountaz d'ezho ar pez a ioa c'hoarvezet dioc'h ar mintin. Hervoanik, pa oa eat kuit an hini a lugerne he zaoulagad evel daou gef-tan, a c'hlabouse hag a en em bompade. — Ped den n'am euz-me ket klevet oc'h en em fougeal, evel Hervoanik, pell diouc'h ar Prusianed, ha, dirazho, a grene evel deliou ?

O klevet an traou-ze, Guillerm, ozac'h Kermabrouz, a lavaraz :

— Dre aman marteze euz eat unan euz an dud fall o deuz great kement a zroug dre ar vro. Breman eo digoret an ilizou, deuet ar veleien vad enn dro ; ar re fall a rank mont kuit. Piou eo an hini a zo eat dre aman ? Ne ouzomp ket. Mad, bremaik, dioc'htu ma vezo debret hor mern, ec'h aimp var he lerc'h. Dre he roudou ni her c'havo, hag a vouezo petra eo. Mar deo eur c'hristen mad, aman, e Kermabrouz, e kavo bara ha golo ; mar deo eun den fall, n'hon euz da ober nemed her lakaat etre daouarn ar re a zo karget da varn ar rumm dud-se.

Kerkent ha ma oue debret ho mern gantho, goazed Kermabrouz a ieaz varlerc'h an hini a ioa bet o c'houlenn eun tamm bara e tal dor ho zi. Hen heulia a rejont diouc'h he roudou betek Koat-Liou, e parrez Bourbriak ; mez eno her c'holjont. Kaer o deoue klask a gleiz hag a zeou, dre greiz an drez hag ar spern, kerkoulz ha dre ar vinojennou, ne gafchont tres ebed euz anezhan. Dont a rankchont e guenn d'ar gear.

Tri dervez bennag goude-ze, Hervoan ar Menn, euz ar Restigou, a ieaz da Goat-Liou da velet eun *toull-bleiz*, eun toull-trap, en doa great eno evit paka eur vamm vleizez ne ehane da gas ganthi bemdez unan-bennag euz he loened: danvad, leue pe ounner. E kreiz an toull en doa plantet eur peul spern-du, lemmet mad he veg, evit toulgofa ar vleizez ma viche kouezet eeun varnezhan. An toull en doa goloet, evel ma oa ar c'hiz, gand skourrou bian, deliou seac'h ha raden glaz, evit kuzet he drapet. Pa en em gavaz e kichen, e velaz raktal oa kouezet eun dra-bennag enn toull, rag an doen a ioa freuzet. Tostaat a reaz goustadig, eur forc'h houarn enn he zourn, hag, ouc'h he skoaz, eur fuzil a zaou denn, hag hi karget. Dizelei a reaz an toull gant he forc'h. Ha petra a velaz ? Eun den toulgofet, var ar peul spern-du...

Hervoan ar Menn a jommaz mantred ; ne gredaz ket

diskenn he-unan enn toull ; dont a reaz d'ar gear da glask re-all da vont ganthan. Eur skeul vian a zigaschont gantho, ha gand hounnez e oue tennet euz an toull ar c'horf maro. Ha piou oa hennez, an hini maro-ze ? Klasket e oue enn he c'hodellou hag e oue kavet ganthan tri real varn-ugent, eur c'hodellat arc'hant paper, hag eur paper-all a ioa merket varnezhan hano Loull ar Bouc'h. Var ar paper-ze e lavaret oa hanvet, 'gand ar *C'houarnamant*, Loull ar Bouc'h da bersoun e Plouaret, hag e tlie an oll senti outhan, ha rei skoazel d'ezhan a enep kement hini o diviche c'hoant da enebi outhan, pe da esa ober droug d'ezhan. Ker buan e oue anavezet, rag ar brud euz a Loull ar Bouc'h, euz he grizder e kenver an dud vad hag ar veleien goz, a ioa eat dre bevar c'horn ar vro.

Goude-ze e oue klevet oa bet, ar paour keaz persoun *intru*, goude ma oa eat euz a Blouaret, eur pennad amzer er c'hoajou, evel eun den gouez, e parrez Gurunhuel ; ac'hano oa deuet da gostez Mousteruz. Goude-ze oa bet guelet dre goajou Koat-ar-Roc'h, e parrez Koadout ; ac'hano, en eur dremen dre Germabrouz, oa eat da Goat-Liou, el leac'h ma varvaz toulgofet, e kreiz eur c'hoat, pell diouc'h pep kristen...

Lod a lavar oa bet *anterret* e bered Bourbriak, lod-all a lavar oa bet fourret enn douar, evel eur c'hi, e kougn eur park. Pehini euz an daou dra-ze a zo guir ? Ne oufen ket her lavaret d'ehoc'h. Ar pez a c'hellan da lavaret eo an nep a nac'h he Zoue, a zilez he relijion, belek pe zen all, ne achu ket mad an traou ganthan.

---

## SEIZVET PENNAD

---

### Santez Berc'hed e Sant-Thegonnek

Setu, a gaf d'ehoc'h, ankounac'heat ganen hor bro Leon, dre an abek ma'z ounn chommet keit-all da gounta d'ehoc'h eul lodenn euz ar pez a zo c'hoarvezet enn eskopti Treger.

N'am euz ket ankounac'heat hor bro ; mez, pa oan, e kaven kouls kounta d'ehoc'h dioc'htu lod euz ar goal-draou a zo c'hoarvezet er vro-ze. Her great em euz, ha breman e teuan da gomz d'ehoc'h euz ar pez a zo c'hoarvezet e Kastel, e Lesneven, hag er parresiou-all dre bevar c'horn ar vro.

Marteze e kaf d'ehoc'h n'em euz great, betek-hen, nemed lavaret gevier en eur ziskleria d'ehoc'h an traou diskiant ha kriz a rea ar republikaned enn eskopti Treger, rak lavaret a reot dign : Mar deo brao kounta gevier pa deuer a bell, eo ker brao kounta gevier divar-benn ar pez zo c'hoarvezet a bell zo. Mad, breman ez an da lavaret d'ehoc'h ar pez a zo arruet enn hor bro, gant darn euz ho tud koz, hag e velfot goude-ze ha gaouiad eo Ian Bennors.

Nann, ne oufe den kredi an traou diskiant, difeiz, louz hag hudur a reaz an dispac'herien dre ar vro. Unan (kollet e ranke beza he skiant-vad ganthan) a zavaz eun dervez, enn eun iliz, e kador ar virionez, hag ac'hano e kriaz a-bouez he benn, ar c'homzou spountus-man : « *O Doue, ma out e guirionez Doue, frik ac'hanomp gand da dan foultr !* » Ha neuze, o trei ouc'h ar re her selaoue, c'hoarz an diaoul var he vuzellou, mar gell an diaoul c'hoarzin enn ifern : « *Her guelet a rit, n'euz Doue ebet, rak ma viche bet unan, en diviche hor friket aman, evel m'her goulennomp digan-than.* »

E Kemper, eun den hanvet Dagorn, unan euz ar pennou kenta a gase an traou enn dro enn tu-ze euz ar vro, a ger-c'haz kaliriou an iliz kathedral, hag, evit ober goap euz ar relijion hag euz sakramanchou hor mamm zantel an Iliz, e saotraz anezho en eur c'his ken hudur ma 'ne c'heller ket her lavaret dirak tud hag a zalc'h d'ho brud vad.

E Montroulez e oue c'hoant diskar iliz Itron-Varia-ar-Vur, abalamour ma'z oa an iliz brudeta euz a gear dre ar mira-klou a c'hoarveze ennhi. Mez e Montroulez euz bet tud a feiz, tud a galoun hed ar veach. An oll a en em zavaz a enep an dispac'herien, hag iliz Itron-Varia-ar-Vur a jommaz en he za. Atao breman, kaer o deuz lod lavaret traou divar he fenn, atao breman Montroulez a zo eur gear hag a zo ennhi tud a galoun.

Er bloaz 1848, tud deuet euz n'ounn dare pe vro, kaset araok gand tud-all difeiz, o doe c'hoant da ober droug d'an Aoutrou Keramanac'h, persoun Sant-Vaze. Mez an oll a en em zavaz adarre en ho enep, evel en amzer goz, ha, dreist

ar re-all, ar gigerien ne felle ket d'ezho, nag a bell nag a dost, e c'hoarvesche an disterra enkrez gand ho fersoun.

Setu aman eun taol hag a zo bet tamallet da Vontrouleziz, ha koulskoude ne ket gantho eo bet great, mez gand ar zoudardet digaset di. Me a ia d'her c'hounta d'ehoc'h.

E meur a vro marteze euz bet dibennet muioc'h a dud eget e Breiz-Izel, mez n'euz bro ebed hag a ve bet great ennhi kement evit displanta ar relijion euz a galoun an dud. E Breiz, pep tra a ioa mad d'an dud difeiz evit dônt a-benn euz ho zaol ha ne vankent tro ebed evit diskouez ar gasoni o doa ouc'h Doue hag ouc'h ar re hen adore. Setu aman eun dra hag hen diskouezo d'ehoc'h.

E parrez Sant-Thegonnek, tost d'al leac'h m'eo lakeat breman *gar* an hent houarn, ez euz en eun draonienn, pell dioc'h pep ti, eur chapel savet gand hon tud koz enn henor da zantez Berc'hed. Evel ma ne c'helle ket ar gristenien vad, enn amzer ma komzan d'ehoc'h, mont da iliz ho farrez evit pedi Doue, hag evel ma c'houient ervad oa red pedi evelato, ec'h en em glefchont da vont eun nosvez d'ar chapel-ze da lavaret d'an Aoutrou Doue n'o doa ket hen ankounac'heat, ha da bedi anezhan da bellaat pep drouk dioutho. Sonjal a rea d'ezho e c'hellent beza dinec'h enn eur chapel evel Santez-Berc'hed, distro divar pep hent braz, pell diouc'h pep bourk. Tud Sant-Thegonnek, Guimilliau, Guiclan, Lambaol-Guimilliau ha re an Dre-Nevez, a en em glevaz 'ta da vont eun nosvez da bedi Doue da japel Santez-Berc'hed. Choaz a rejont lun ar *Rogasionou,* abalamour, enn Aviel an deiz-se, Jesus-Christ a lavar : *Goulennit hag e vezo roet d'ehoc'h.* Hogen izoumm braz o doa an oll euz a drugarez an Aoutrou Doue.

Al leac'h d'en em gaout d'an oll a ioa var barrez Guimilliau, pelloc'h dioc'h Santez-Berc'hed eget Bodiniri, Kosti hag ar Pont-Glaz, var an hent a ia var eeun d'ar chapel. An heur d'en em gaout a ioa da zek heur noz. Er penn kenta euz a viz mae edo ar *Rogasionou,* hag evelse mar doa noz p'en em gafche an oll, ne viche ket c'hoaz re zivezat.

An dud fall ne zellont ket ker piz-se ouc'h an traou ; nemêd e teuint a benn euz ho zaol, ne reont ket a fors penaoz, pe dre an tu kleiz pe dre an tu deou, pe dre ar grizder pe dre ar fallagriez.

Ne oufen ket lavaret d'ehoc'h penaoz oa eat ar brud, da viana gouezet e oue e Montroulez e tlie koueriaded Sant-

Thegonnek, Guiklan ha Guimilliau, mont eun nosvez da Santez-Berc'hed da bedi an Aoutrou Doue. Neuze, drouk ennhan, kasoni an diaoul en he galoun, kabiten soudardet Montroulez a c'halvaz he dud hag a lavaraz d'ezho :

— Ha c'houi a gaf abek e diotachou tud ar vro-man a zalc'h d'ho fals kredennou koz ?

— Da be seurt kredennou, mestr ?

— Dre aman eo c'hoaz sot avoualac'h an dud evit kredi euz eun Doue hag a gas traou ar bed-man enn dro hervez he faltazi.

— Eun Doue ! Daoust ha piou en deuz he velet ?

— Petra fell d'ehoc'h ? Lavaret a reont eman enn tubennag.

— Neuze eo mall d'ezhan klask tud da zont d'he zikour ha da zifenn he draou, rak ni a gas he vignouned d'ar prizoun ha d'ar maro, hag a ziskar he diez, a hantvont ilizou, pe a laka anezho da ober mechosiou.

— Guir a livirit, mez lakaat tud dall da velet sklear a zo diez.

— N'euz nemed lakaat daou gef-tan d'ezho el leac'h ho daoulagad.

— A gaf d'ehoc'h ?

— Da viana ne deuint ket da lavaret n'hor bezo ket roet d'ezho peb a lunedou mad.

— Mad, e leac'h daou gef-tan, egiz lunedou, diou vouled fuzil eo am euz c'hoant da lakaat e penn pep hini.

— Guelloé'h an dra-ze, kabiten, pounneroc'h e vezo ho fenn gand eun tamm ploumm.

— Mad, setu aman petra am boa c'hoant da lavaret d'ehoc'h : da Zantez-Berc'hed, etre parrez Sant-Thegonnec hag hini Guimilliau, e tle dont kals koueriaded euz ar parreziou a zivardro ; gouzout a ran pe zeiz ha dre be hent a tleont dont ; c'hoant o deuz da ober, evel a ziagent, ar *Rogasionou* ; gouzout a ran zoken da bed heur e tleont en em gaout e Santez-Berc'hed. Ha c'hoant hoc'h euz e teskfemp d'ar goueriaded sot-se penaoz ober ar *Rogasionou ?*

— Ne c'houlennomp ket a vell, ha mont a raimp ganeoc'h pa gerfot.

— Bezit neuze prest-oll a-benn varc'hoaz da noz, seiz heur-hanter. Daou c'hant den a rankan da gaout : guelloc'h eo beza muioc'h, gand aoun.....

— Tri c'hant, mar kirit, kabiten !

— Nann, daou c'hant a zo avoualac'h. Va eil mestr aman a gemero an nep a garo, mez red e vezo d'ezhan kemeret tud didruez, rak, ma teufe unan-bennag da drueza, ec'h elfemp-oll chomm eno ; tud ar vro-man, evitho da veza touellet gant Doue, a oar herzel stard pa gavont ho zro, ha rei bazad evit bazad. Guelloc'h eo d'eomp beza ar re grenva.

— Koulskoude mar teuont en eur bedi Doue, ne dle beza gantho nemed chapeledou, ha ne ket diez dont a-benn euz an hini n'en deuz ken arm nemed eur chapeled.

— N'euz fors, n'euz ket da fiziout e tud ar vro-man ; me a zo bet dija tizet gantho hag a zo desket dign beva var evez.

— Mad neuze, kabiten, eme an eil-mestr, me a ia da zibaba daou c'hant den ha ne greno ket ho dourn evit tenna var goueriaded Sant-Thegonnek.

Antronoz, var dro seiz heur-hanter dioc'h an abardaez, eur vandenn soudarded a iea euz a Vontroulez ne c'houie den da beleac'h. Evelato an dud vad a ioa glac'haret, rak gouzout a reant ne d-ea ar re-ze er meaz a gear nemed evit ober drouk enn tu pe du ; ha n'oant ket evit kas kelou da zen rak ne c'houient ket da beleac'h ez eant.

Ar re fall a frote ho daouarn hag a lavare an eil d'egile :

— Ne ouzoun ket da beleac'h ez a ar zoudardet, n'euz fors. Evidoun-me a zo fouge ennoun, rak me gred emaint o vont da rei eur gentel nevez d'an dud diot-se n'int mad nemed da gaout abek ennomp-ni, abalamour m'hon euz dilezet ho c'hredennou oamp skuiz gantho.

— Ia, ia, eme eun all, mad a reont, rak epad ma chommo unan epken anezho var an douar, ne ehanint d'hon tamall.

— Dreist pep tra ar veleien, eme eun all c'hoaz. Me garfe guelet korf an diveza anezho o ruilla, hag o vont gand an dour da draon ar ster betek an Dourdu hag er mor braz da ober boued d'ar c'hankred.

— Guir an traou-ze, eme an oll. Alo! chanz vad d'ar zoudardet !

Ar zoudardet henchet mad a en em gavaz var dro dek heur enn eul leac'h hanvet Hent-Doun, abalamour ma'z eo izel ar c'hleuziou enn daou du d'ezhan. An hent-se a ia var beun euz a Vimilliau da Zantez-Berc'hed, ha dreizhan e ranke tremen an dud vad o doa c'hoant da vont da bedi Doue. Kabiten ar zoudardet a rannaz he dud etre diou lodenn : lakaat a reaz kant anezho e pep hini euz an diou voarem a zo a bep tu d'an hent en eur lavaret d'ezho :

— Ar re a zo an tosta da vourk Guimilliau a ranko le
ar goueriaded da vont araok eb ober van ebed, ken na v
o vont dirazho an diveza euz ar vandenn. Neuze me gr
Tan ! hag oll a-unan e tennimp. Ne vezo ket diez d'eo
biza, rak n'eo ket re denval an noz, ha bern-var-vern e vez
en hent azindannomp. Hon tennou a lakai mesk ha kabal en
zouez ; epad ma vezint oc'h esa gouzout euz a beleac'l
kouez glao ploumm varnezho, ni hor bezo amzer da gai
ha da denna adarre. Mar kirit beza didruez ha senti ouzi
hini anezho ne dec'ho kuit.

— Bezit dinec'h, kabiten ; evit didruez e vezimp,
gouzout a rit e sentomp var ar ger.

— Neuze eo mad an traou. Chommomp breman siou
gourvezomp e mesk al lann var ar c'hleuz, gand aoun
ve digaset unan-bennag araok da velet ha n'euz den c
aman.

Eun heur a ioa edo ar zoudardet gourvezet var ho c'hle
ha den ne deue varzu ennho. Tud Guimilliau o doa gorto
tud ar parresiou-all araok mont en hent. Edont o vont
inoui, rak kredi a c'hellit ne dlient ket beza en ho eaz
dreuz-kof var eur c'hleuz, etouez al lann, pa glefchont
bell e kreiz sioulder an noz, eur vouez o kana :

*Exurge Domine, adjuva nos et libera nos propter nom*
*tuum.*

Savit, Aoutrou, roit dourn d'eomp ha tennit ac'hanomp
zaouarn hon enebourien evit diskouez peger braz eo ho
hano.

Ar belek : *Deus auribus nostris audivimus :*

Aoutrou Doue gand hon diouskouarn hon euz klevet.

Ar bobl : *Patres nostri annuntiaverunt nobis.*

Hon tud koz o deuz kountet d'eomp ho madelezou.

Ar belek : *Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto.*

Gloar d'an Tad, d'ar Mab, d'ar Spered-Santel.

— Peoc'h, eme ar c'habiten, emaint erru. Ne glevit-l
ket anezho o kana d'ho Doue koz meuleudiou diskiant l
ne gomprenont ket ho-unan ?

— Eo, klevet a reomp kana. Nag eo sot tud ar vro-ma
nak e tlefent trugarekaat ac'hanomp-ni da veza deuet e
ho bro da denna euz ho fenn sorc'hennou ken diot !

— Breman avad chommomp sioul, ar biz var bluenn
fuzil, prest da denna pa livirign.

An divroidi dizakret, var ho c'hleuz e mesk al lann,

em guzulie evit laza, evel loened gouez noazuz, kristenien vad Breiz-Izel ; koueriaded Guimilliau, Sant-Thegonnek hag ar re-all, a deue gand an hent, dinec'h ha dispount, en eur bedi Doue a greiz ho c'haloun.

Tostaat a ra ar c'han ; klevet a rear splamm avoualac'h :

Ar belek : *Pater de cœlis Deus,*
Doue an Tad euz a huelder an envou,
Ar bobl : *Miserere nobis !*
Bezet truez ouzomp !
Ar belek : *Omnes sancti angeli et archangeli,*
Elez hag arc'helez santel,
Ar bobl : *Orate pro nobis !*
Pedit-oll evidomp !
Ar belek : *Omnes sancti et sanctæ Dei,*
Sent ha sentezed an Aoutrou Doue,
Ar bobl : *Intercedite pro nobis !*
Erbedit-oll Doue evidomp !
Ar belek : *Propitius esto !*
Bezet, Aoutrou Doue, trugarezuz en hor c'hever !
Ar bobl : *Parce nobis, Domine !*
Pardounit ac'hanomp, Aoutrou !

Tostaat a ra ar *brosesion,* rak ouc'hpenn ar c'han e klever breman trouz an dud o vale gand ho boutou prenn hag o tiskenn enn Hent-Doun. Ne zaleont ket da veza dirak ar zoudardet ; eman ar groaz hag ar re genta e kreiz an diou renkad. Ar belek a zao he vouez, hag ar bobl, o tiskana, a laka an Hent-Doun da grozal :

Ar belek : *A subitaneâ et improvisà morte,*
Dioc'h ar maro prim hag a deu enn eun taol,
Ar bobl : *Libera nos, Domine !*
Mirit ac'hanomp, Aoutrou !
Ar belek : *Ab insidiis diaboli,*
Ouc'h spiou an drouk-spered,
Ar bobl : *Libera nos, Domine !*
Diouallit ac'hanomp, Aoutrou !

Ar goueriaded keiz a iea dinec'h ; ne zellent ket enn dro d'ezho ; ho c'haloun hag ho spered a zave varzu an env gand ho fedenn. Soudardet ar republik a lugerne ho daoulagad e kreiz tevalijenn an noz, evel ma lugern lagad ar bleiz var an danvad a ia da zamma.

Ar belek a zao adarre he vouez hag ar bobl ziskan outhan :

Ar belek : *Ab irâ et odio et omni malâ voluntate,*
Dioc'h ar gounnar, ar gasoni ha bep c'hoant fall,
Ar bobl : *Libera nos, Domine !*
Pellait ac'hanomp, Aoutrou !

N'oa ket achu an diskan gand ar bobl, pa glefchor ar c'habiten o krial a-bouez he benn :

— Tan, soudardet !

Daou c'hant tenn fuzil a grozaz a-hed an Hent-Doun, ha kalz euz a dud hor bro, goazed ha merc'hed, a gouezaz d'an douar flastret ho fenn, torret ho izili, toullet ho c'horf. . . An dud paour ! n'edont ket var evez, ne c'houient petra da ober. Ar re n'oant ket glazet a zelle enn dro d'ezho da c'houzout petra ioa c'hoarvezet...

Ar c'habiten a griaz evit an eil gueach :

— Tan adarre, soudardet !

Hag, evit an eil gueach ive, daou c'hant tenn a ziskaraz tud d'an traon, a beur-lazaz lod-all, e kreiz an noz, enn Hent-Doun !!...

Neuze e savaz eur c'hemesk braz etouez tud paour hor bro. Anaout a rejont oa dizoloet ho mennoz hag oa deuet ar republikaned d'ho gortoz evit ho laza-oll, pa vichent o vont dre an Hent-Doun. Ar re n'oant ket goal dizet a zammaz var ho chouk ar re a ioa kouezet en ho c'hichen, evit ho c'has ganto d'ar gear, d'ho lakaat enn douar binniget, e bered ho farrez. Esa a rejont kemeret an teac'h dre zaou benn an hent, mez ar zoudardet a ioa dilammet divar ho c'hleuz hag a viraz outho. Ped ne oue ket lazet neuze c'hoaz a daoliou baionnettez ! Evelato strafillet-oll, hag eat er meaz anezho hounan, e teuchont a benn-herr hag a strob var ar zoudardet ; lod a oue goal-lakeat adarre, mez kals a c'hellaz tec'het, heman he dad ganthan ouc'h he gein, hennez he c'hoar, egile eun amezek. Lod-all a c'hellaz skrimpa var ar c'hleuziou dioc'h an daou du euz an hent hag a ieaz da guzet etouez al lann ken na deuaz an deiz varnezho. Ped den a oue lazet eno dre drubarderez ? Ped den a oue merzeriet en deiz-se, abalamour d'ho c'harantez evit Doue, var hent Santez-Berc'hed ? Den n'her gouezo biken.

Ha ne ket guir int eat dre bep seurt hentchou, o deuz great an traou fallakra, an traou krisa, paotred ar republik, evit lakaat ar Vretouned da fall-galouni ha da drei kein d'an Aoutrou Doue ? Ha ne ket guir o deuz great guella ma c'hellent evit disc'hrisienna ar feiz euz hor bro ? Mez kaer o doe

beza kriz, paotred Breiz-Izel a zalc'haz mad d'ho c'hreden ha ne zoublchent ho fenn na dirak gourdrouzou, na dirak krizder, na dirak tennou ar republikaned. Traou ker kriz hag an dra-man a velimp c'hoaz e leac'h-all, hag e leac'h-all ez oar bet ker stard e feiz hon tud koz evel e Guimilliau hag e Sant-Thegonnek.

Antronoz vintin, en eur zistrei da Vontroulez, ar zoudardet a ieaz dre vourk Sant-Thegonnek. Goude an taol o doa great var hent Santez-Berc'hed, e kave d'ezho e krenche an oll diraz-ho, hag e rachent eno ar pez a garchent.

— Bremaik, soudarded, eme ar c'habiten, e velfot pegement a brez a vezo 'gand Sant-Thegonnegiz da rei d'eomp peb a damm da zibri ha banneou da eva.

— Ne raio ket an dra-ze a zrouk d'eomp, kabiten, rak abaoue deac'h da noz n'hor beuz bet grinsenn, ha ne ket goal domm an noz c'hoaz evit chomm er meaz da loja.

— Nann, eme unan euz ar zoudarded, evidon-me a ioa skournet dija, ha n'em euz gellet tomma dign, nemed e fors da lopa var ar goueriaded.

— Na me ken nebeut, eme eun all.

— Gortozit, eme ar c'habiten, abarz eun heur aman e vezo karget ho kof d'ehoc'h.

— Guell a ze, eme an oll.

Hag int-hi da vale buanna ma c'hellent varzu Sant-Thegonnek.

Kerkent ha m'ouent en em gavet, ec'h ejont da c'houlenn da zibri ha da eva. Mez lavaret e oue d'ezho, e pep ti, n'oa na tamm na banne ; n'oa ket bet a amzer c'hoaz da boazad bara, re vintin oa ; ha n'oa ket a arc'hant enn tiez da vont da brena guin ha guin-ardant da Vontroulez. Hag e guirionez, an traou a ioa gorrennet ker piz, ma n'oue kavet netra e neb leac'h : var c'hed edo an oll euz ar zoudarded.

O klevet kement-se, ar c'habiten a ieaz drouk ennhan hag a c'halvaz ar mear d'he gaout.

— Ni a zo soudarded ar Republik hag a rank kaout da zibri ha da eva.

— Beza digaset ganeoc'h 'ta neuze, eme ar mear. E Sant-Thegonnek n'euz na tamm na banne.

— Pa lavaran d'ehoc'h e rankan kaout.

— Ha pa lavaran d'ehoc'h n'euz ket da rei d'ehoc'h.

— Klevet hoc'h euz, emichans, petra zo c'hoarvezet, en noz tremenet, enn Hent-Doun, var dro Santez-Berc'hed ?

— Ia, klevet em euz oc'h euz merzeriet kals tud din
— Mad, ar memez tra a c'hellfe c'hoarvezout aman, ne ziouallit.
— Breman eo sklear an deiz hag e veler ac'hanoc N'hor beuz ket kals aoun : Doue n'hon dilezo ket.
— Doue ! Doue ! me a lakaio ac'hanoc'h da ankounac'h anezhan.
— Biken !
— Me a lammo a zirak ho taoulagad kement tr c'hellfe digas sonj d'ehoc'h anezhan.
— N'hoc'h ket evit ober an dra-ze.
— Me a lakaio diskar d'an traon tour braz Sant-Theg nek ha freuza hoc'h iliz ker kaer, hag er c'his-se, ne jom netra ganeoc'h evit digas da sonj d'ehoc'h euz ho fals-k dennou hag euz a ziotachou an amzer goz.
— Diskarit an tour ha freuzit an iliz, mar kirit ; da via e rankfot lezer ganeomp ar stered a zo enn env, a vele belloc'h eget hon tour, hag a lavaro d'eomp bepred euz e Doue hag a roio, er bed-all, da bep hini hervez he ober var an douar.
Ar c'habiten a droaz kein, eb lavaret ger ; daoust h aoun a grogas ennhan, o klevet mear Sant-Thegonnek komz er c'his-se ? Da viana, mont a reaz kuit eb goulenn tamm na banne.

---

## EIZVET PENNAD

---

### Gouel MIRABEAU e kear Lesneven

Ne gountan d'ehoc'h nemed eun nebeudik euz ar reusio a reaz an dud difeiz enn hor bro, rak poan a ra d'ar galou kounta diotachou ha diskianterez lod euz hon tud. Nebeut zo euz hon ilizou ha ne ouent ket saotret enn eur c'hi bennag. Hoc'h unan eo eaz d'ehoc'h guelet ne ket gaou a pez a lavaran. Pa'z it enn eun iliz, savit ho taoulagad, ha e velfot, a bep tu, sent dibennet, mein-benerez ar re vrao

.zellet, torret ha bruzunet a daoliou morzol diskiant; ıer livet enn eur c'hiz ken dudiuz, faoutet, e meur a ımm, abalamour ma'z oa varnezho patrom hor Zalver, ;aget ouc'h ar groaz. Ha var an hentchou, pet kroaz na əlit-hu ket diskaret, torret ho divreac'h dre gounnar ouc'h ı Aoutrou Doue? Enn eur ger, e pep iliz, e pep leac'h ha re-oll, e tiverket hano Doue. Kaout a rea d'an dud dis-.ant-se e c'helchent displanta euz a galoun an den ar sonj Zoue, abalamour ma ne lezent he hano nag he skeuden ı var goat, na var guer, na var mean.

Na dit ket da gredi evelato e ve bet great an oll diskian-:rez difeiz-se gand tud hor bro. Nann. Lezer ober a reant, vad. Ar Breizad, evithan da veza dispount dirak an tan ıg an dir, a zo aounik, spountik meurbed dirak an divroidi; e evit lavaret guell, ar Breizad a lez he skiant vad a gostez vit kredi ha mont da heul an hini a deuio da gounta d'ezhan ɔrc'hennou burzuduz, dispar ha diskiant, ma ne ket euz he ro, ma ne gomz ket iez he dudou koz; abalamour da ze ez at a-unan gand an divroidi a rea enn hor bro an traou fall gountan aman.

Guechall edo an traou er c'hiz-se; daoust hag herrio ne et er memez tra? Deuet, e n'euz fors pe seurt parrez, eun ivroad bennag, hag e ve eur *bleoier,* eur marc'hadour bleo, ur marc'hadour krec'hign gozed, hag e ve zoken eun trou-'her moc'h e ve, an dra-ze ne ra man, gant ma vezo komzou 'allek, mad pe fall, enn he c'hinou, gant ma raio he baotr ok, dreist pep tra ma vez dillad *aoutrou* var he gein, e troio ag e tistroio an oll enn tu ma karo, e lakaio tud ar barrez a goll ho fenn hag e kaso d'he heul zoken ar re binvidika, ha, ar ho meno, ar re skianteka euz ar vro. Ha ne ket guir?

Mad, mar kavit abek enn ho tudou koz, distroit hoc'h-ınan var an hent mad, ha kasit d'ar foar, divar ho tro, :ement galouper-bro a deuio da viret ouzoc'h da vale a-unan ;ant an dud skiantek euz ho parrez, ha dreist-holl, gand ho ıeleien karget gant Doue d'hoc'h hentcha.

Evelato n'oa ket deuet, enn eun taol, hon tud koz da veza :riz ha difeiz avoualac'h evit terri er c'hiz-se ho fenn ouc'h ır zent hag ouc'h ar c'hroaziou, araok oa lammet euz ho :'haloun, guella ma c'hellet, doujanz Doue. Ha setu aman ɔetra a rejor, e Lesneven, evit dont a benn a gement-se.

An divroidi milliget, o tigouezout e Breiz, a zachaz e berr ımzer kalz a dud var ho lerc'h, dre ma c'houient pegement

e karie ar Vretouned ar pardoniou hag ar goueliou. Meur a veach o doa guelet parresiou a bez o vont da bardouna da Lokrist-an-Izelvet, da Folgoat, da Rumengol ha da feunteun Santez-Vendrok, e Trelez. Hag e troaz enn ho fenn ober eur gouel enn enor da unan euz ar pennou kenta euz an dispac'h, d'an hini anezho a rea' muia trouz dre ar vro. He hano oa *Mirabeau*, eun alvokad glabouser a Baris. Mez, evel n'oa ket *Mirabeau* tamm henvel ouc'h sent Baradoz an Aoutrou Doue, ne felle ket d'ezho ken nebeut e viche he c'houel henvel ouc'h goueliou ar zent koz. Setu perak e oue embannet e kear Lesneven, e Plouzeniel, e Folgoat, e Kernouez, e Plouider hag enn oll barresiou-all a dro-var-dro, beteg e Pagan, ar pez a zo aman varlerc'h :

« Selaouit, paotred a Vreiz, hag e klefot guell a-se : Bete » vreman, e velomp ac'hanoc'h, ho chapeled enn ho tourn, » o vont d'ar pardoniou en eur gana kantikou hag a laka an » dud da gousket. Er pardoniou-ze, ne glevit nemed ser- » moniou hir, inouuz, mad da vantri ho spered ha da lakaat « ac'hanoc'h da goll ho penn dre ho diskianterez. Ni a zo » deuet enn ho touez evit tenna euz ho penn an huvreou » diot lakeat ennhan gand beleien ne ouzont netra ; ni a zo » deuet dre aman evit skerijenna ac'hanoc'h, evit diskouez » d'ehoc'h penaoz tremen ar vuez-man eb dizec'ha, var ho » treid, gand an dristidigez. Ni a ia da ober eur gouel enn enor » d'an hini en deuz great muia vad d'ar vro. Mez hor goue- » liou-ni ne vizint ket henvel ouc'h ho re-c'houi. Ganeomp- » ni ne vezo nemed ebatou ha c'hoariou evit diskuiza ar » c'horf ha laouennaat ar galoun. Ne vezo kanet nemed » kanaouennou a vrezel, a lakai kaloun an oll da dridal, ha, » da ziveza, ec'h azezimp oll ouc'h an daol evit dibri, evel » breudeur, eur fest ha ne vanko ennhan na cher-vad leiz » kof, na guin koz da eva gand ar skudel.

» Kement den a zo e karg a dle dont d'ar gouel a reomp » e Lesneven ; alia a reomp ive an oll da zont, kerkouls an » hini koz hag an hini iaouank, kerkouls ar merc'hed hag » ar goazed, kerkouls ar paour hag ar pinvidik.

» Deuit ! Deuit ! Deuit oll ! n'ho pezo ket a geuz. »

Evit rei muioc'h a dro hag a lid d'ar gouel, e oue lakeat, e kreiz kear, etre ar c'hoc'hi hag an iliz, var hent Brest, peder barrikenn var ho zal, evel pevar beul, da ober pevar bilier, ha var ar barrikennou-ze, plench da ober solier. E kreiz ar zolier-ze, var eur pikoz koat dero, evit beza guelet a bell, oa lakeat skeuden, pe batrom *Mirabeau*.

Evel ma'z oa bet embannet ar gouel enn oll barresiou a dro-var-dro, ec'h en em gavaz, enn dervez-se, eun ingroez a dud e kear Lesneven. Kement hini a ioa e karg a ranke dont di dindan boan da veza torret. Ouc'hpenn-ze, kals tud divar ar meaz, dre c'hoant da velet traou nevez ha da c'houzout penaoz e rea ar republik he c'houeliou, a zilezaz ive ho farrez hag a ieaz e kear. D'ar mare-ze, Lesneven a ioa eur gear vraz ha brudet, eur gear hag a ioa ennhi tud a vrezel ha tud a lezenn ; er penn kenta edo euz a geriou Bro-Leon.

An dispac'h e deuz he dibennet ; breman an dud a vrezel hag a lezenn a zo eat da Vrest pe da eul leac'h-all, hag ar ieot a zao herrio, etre ar vein, dre ar ruiou, e kear Lesneven. Ha n'euz ket aze, Lesneveniz, peadra evidoc'h da drugarekaat ar republik ?

Ne ket eb souez ive 'ta mar doa kals tud dirak skeuden *Mirabeau.*

Kement a ranket da ober a ioa merket penn-da-benn. Lavaret oa peur bale, peur ehana ; peur mont araok, peur dont adren ; peur chomm er za, peur mont var bennou an daoulin ; peur oa krial, peur oa serri ar ginou. Gand ar republikaned ne ket ar galoun nag ar skiant a zelaoued ; ar pez a veze gourc'hemennet a ranket da ober, pe e plijo ganeoc'h, pe ne raio ket. D'ezho al *liberte* da c'hourc'hemenn ar pez a geront, d'ar re-all an urz da zenti, e pep tra, evel loened mud, ouc'h ar pez a vez gourc'hemennet d'ezho. Neuze oa an traou er c'hiz-se, breman eman er memez tra gand ar memez rumm dud ; an urz vad hag a berz Doue ne d'eo netra evitho ; faltazi an den, n'euz fors pegen diskiant eo, eo a ra al lezenn.

Hogen, gourc'hemennet oa d'an oll mont var bennou ho daoulin dirak skeuden *Mirabeau,* pa viche kanet eur zoun hanvet *Marseillez.* Kerkent ha ma oue klevet ar c'homzou kenta euz ar zoun-ze, kabiten ar zoudardet, a c'haoliad var he varc'h, eur blumachenn venn, glaz ha ruz var gern he dok, a griaz a-bouez he benn :

Daoulinit-oll !

Ha raktal ar pennou braz a gear a gouezaz-oll d'an daoulin, var ar vein. Kollet o doa ho fenn, a gredan ; ne ouzounn ket e peleac'h edo ho skiant vad... An dud divar ar meaz, avad, a jomme sounn en ho za, ho zok pe ho boned var ho fenn, en eur farsal, en eur c'hoarzin, en eur vadinat

evel pa vichent bet o sellet ouc'h eur *guriozite* bennag. Paotred Plouneour-Dreaz ha paotred Kerlouan, dreist-oll, ho boned glaz var ho fenn, ho bleo hir pleget azindan-han, hag ho c'horn-butun enn he ourl, a c'hoarze ken na dregerne al leur-gear gantho. Boazet dioc'h kroz ar mor braz hag ar penseou, ne reant van ebed, kaer a ioa krial varnezho. Neuze e teuaz soudardet d'ho c'haout, hag ho aliaz gand komzou flour da zaoulina epad eur pennadik bian. Evel m'o doa c'hoant da velet ar gouel penn-da-benn, en eur genderc'hel evelato da c'hoarzin ha da gaozeal, evel araok, e lakejont eur penn-glin d'an douar ; n'oa ket avad evit adori *Mirabeau* e oa, mez, evel a lavaran d'ehoc'h, evit guelet penaoz ec'h achuche eun hevelep diskianterez.

Neuze e oue eun tammik peoc'h.

Edo adarre soun ar *Marseillez* o vont enn dro pa glefchor eun den koz o krial, gand herder, ker kren ma veze klevet dreist mouez ar ganerien :

— Bastien ! Bastien ! va map, deomp d'ar gear ha lezomp ar re-man da ober ho brizerez.

— Ia, ia, deomp kuit, eme eun den all ; ar republikaned n'euz gantho nemed traou a enep ar skiant vad hag a enep ar feiz.

An daou zen kalounek-se oa Dider Dindaon, kloc'her Plouider, brudet meurbet dre ar vro ha karet gant an oll, rak biskoaz ne reaz an disterra drouk da zen. D'ar mareou-ze, oa dija eat braz var he oad, ha bokejou ar garnel a c'holoe he benn, ar pez ne vire ket outhan da gaout eur galoun domm ha leun a nerz evit stourm ouc'h ar fals-kredennou.

Egile oa Fanch Vian, louzaouer brudet dre bevar c'horn ar Vro, euz a Gastel da Vrest, adalek Tour-ar-C'hernik, eharz ar mor, bete Roc'h-Trevezel, var gern Menez-Are. N'oa parrez ebed na gomzet ennki a Fanch Vian, ha n'e ket ep souez, rak rei a rea aliou ha louzeier, evit netra, da gement hini a deue d'her c'haout. Ne laboure ket evit gounit arc'hant, mez evit ober vad d'he nesa, er guel a Zoue.

Pa glevaz Dider Dindaon eun all o respount outhan, e tistroaz :

— Te a zo aze ive 'ta, Fanch Vian, emezhan ?

— Ia da, Dider ; me a zo bet kerc'het da zont aman var zigarez guelet unan klan, ha, padal, da zellet ouc'h diskianterez eo.

— Ia, ia, guir a leverez ; an traou-man n'int nemed sorc'hennou lu : deomp ac'halenn d'ar gear.

— Mad a livirit, deomp kuit. Ha c'houi o piche biken kredet en diviche gellet skiant eun den huvreal traou ker zot ?

— Birviken jamez. Mez, kleo, ar re-man a zo republikaned, hag ar rumm dud-se o deuz pep seurt sonjou nemed sonjou mad.

— Peoc'h a vezo aze, eme kabiten ar zoudardet, atao var he varc'h.

— Peoc'h da biou, eme Fanch Vian ? Da dud hag a gemer Breiziz evel chatal mud ?

— Er meaz a Vreiz an divroidi, eme Dider Dindaon ! D'eomp-ni hor bro gand hor feiz hag hor Rouanez, d'ehoc'h c'houi hoc'h hini, gand ho republik, mar kirit.

— D'an traon ar republik ! d'an douar *Mirabeau !* eme Fanch Vian.

Ha kant mouez a griaz varlerc'h Fanch Vian :

D'an traon ar republik ! d'an douar *Mirabeau !*

Neuze ez eaz kounnar enn dud a vrezel. Ar c'habiten a c'haloupe gand he varc'h dre greiz ar bobl ; ar zoudardet a dennaz ho c'hlezeier ; ar goad a ioa o vont da ruilla var bave Lesneven, pa griaz adarre Dider Dindaon gant he vouez a gloc'her, kren ha nerzuz :

— Deomp kuit, va bugale, deomp d'ar gear, ha lezomp an diotienn-man da ober ho diotachou er c'hiz ma kirint.

Ker buan e savaz en ho za eur bagad tud, ne oufac'h ket. Hent Kerlouan, hent Plouneour, hent Landerne, a ioa leun a dud o vont kuit. Pep hini a iea varzu he gear, lod droug ennho, lod-all goloet a vez o velet petra a reat enn ho bro, aziaraok ken stard enn he feiz.

Dider Dindaon ha Fanch Vian a deuaz ho daou dre hent Plouescat, eur strollad tud enn dro d'ezho.

En eur vont er meaz a gear, e velchont, dirag he di, Kolaik Leskonnek o tifretal he zivreac'h, evel pa viche kollet he benn ganthan. Kerkent ha ma oue en em gavet dirazhan Dider Dindaon ha Fanch Vian, Kolaik a c'houlennaz digantho :

— Da... da... da beleac'h e... ez... it, goazed ?

Kolaik a ioa eun tamm saoz.

— D'ar gear ez eomp, Kolaik, eme ar re-man.

— Ma.... ma.... mad a rit. Te.... te.... te Lesneven eo ko... ko... kollet herrio ho fenn gan... gan... gand an dud.

— Her guelet mad a reomp, siouaz! Kolaik, hag abalamour da ze ez eomp d'ar gear.

— Gue... gue... guell a ze. Ha c'houi, tu... tu... tud iaouank, ne ankou... kou... kounac'hait james an Aoutrou Doue, na... na... nag an Aoutrou Christ binniget, na... na... nag ar Verc'hez Vari.

Evel a velit, n'edo ket kear Lesneven a bez, var al leur gear, oc'h adori *Mirabeau.*

Lezomp Dider Dindaon, Fanch Vian hag ho zud da vont da lavaret ho fedennou d'ar gear, ha distroomp var al leur-gear da velet penaoz ez a gouel *Mirabeau.*

Pennou braz kear, evel m'am euz her lavaret d'ehoc'h, ar re a dlie rei skouer-vad d'ar bobl ha miret na viche saotret ho c'hear gant traou ker zot, a gouezaz da genta d'an daoulin, evel tud dibenn ha diskiant. Unan epken a gredaz chomm en he za, he dok var he benn. Hennez oa an Aoutrou Feburier, barner a beoc'h, e Lesneven. Er penn kenta, den n'en doa taolet evez outhan; an oll a ioa troet ho fenn da zellet ouc'h Dider Dindaon ha Fanch Vian, o vont kuit gand paotred ho bro. Mez pa oue achu an tamm kabal a reaz ar re-man o vont enn ho hent, an oll a jommas sebezet o velet an Aoutrou Feburier, sounn en he za, he dok var he benn. Eat oa d'ar gouel abalamour ma ranke mont, rag e karg edo; mez n'en doa ket evit-se kollet he skiant na nac'het he relijion.

Pa velaz an oll var ho daoulin o kana meuleudiou da *Virabeau,* e kriaz abaouez he benn :

— Idolatriach ! (1) idolatriach eo kement-man !

Mar o doa sellet an dud ouc'h Dider Dindaon ha Fanch Vian, e tigorchont brasoc'h c'hoaz ho daoulagad da zellet ouc'h an Aoutrou Feburier, ne heane da grial :

— Idolatriach ! idolatriach !

He vignouned a deuaz d'her c'haout hag a zache var he zillad evit ober d'ezhan daoulina eveldho. Mez hen, digeflusk ha sounn evel eur peul, a grie atao :

— Idolatriach ! idolatriach !

An tammou lakisien euz a gear hag ar zoudardet, a grie ive :

— D'an daoulin ! d'an daoulin ! Feburier !

---

(1) Ar ger *idolatriach* a zo eur ger gallek evit lavaret rei da draou krôuet an enor dleet da Zoue epken.

— Nann, biken, eme an Aoutrou Feburier, gand herder! Me ne adoran nemed eun Doue, krouer an env hag an douar. Idolatriach a zo aman, Aoutrounez, idolatriach epken.

Ar c'habiten, var he varc'h, a deuaz beteg ennhan :

— D'an daoulin, Feburier, emezhan ; d'an daoulin.

— Nann, birviken. Ne zaoulinan nemed dirag Doue evit hen adori, pe dirag ar zent evit ho fedi.

Eur guchen soudarded, hardiseat o velet hag o klevet ho c'habiten, a deuaz, d'ho zro, d'he gaout, ho c'hlezeier en noaz gantho ha savet azioc'h he benn :

— D'an daoulin, Feburier; dizolo da benn, emezho, en eur ober an neuz da skei varnezhan.

— Skoit pa gerfot, soudardet difeiz ha diskiant, me ne grenan ket dirazoc'h ; ho klezeier ne reont aoun ebed dign. Jamez ne zaoulinign, rak ne adoran ha ne adorign nemed eun Doue epken.

He c'hreg, an Itroun Feburier, a ioa e prenestr he zi o sellet outhan, ha n'oa ket evit tenna he daoulagad divarnhan. Petra iea dre he c'haloun o velet, er c'hiz-se, he fried var var da veza lazet ? Petra ? Selaouit hag her c'hlefot. Ne d'an ket da esa her c'hounta d'ehoc'h ac'hanoun va-unan. Guelloc'h e kavan lenn d'ehoc'h al lizer a skrivaz, var an dra-man, d'an Aoutrou Floc'h, persoun Lesneven hag he fersoun, a ioa, d'ar mare-ze, e Bro-Zaoz, abalamour m'en doa ranket kemeret an teac'h, dre an abek n'en doa ket touet heuill lezennou dizoue ar republik :

« Ken aliez gueach, emezhi, m'her c'hleven oc'h anzao he » feiz hag o krial : *idolatriach! idolatriach!* e kave dign e » neue va c'haloun enn eur mor a zudi, hag em boa c'hoant » da veza bet enn he gichenn, krog enn he vreac'h, hor » bugale enn dro d'eomp. Fouge a ioa ennoun o kaout eur » pried ker kalounek. Pa veliz e kemere an traou eun dro » fall, e lakiz va diou verc'h ha va daou faotrik var ho » daoulin, evit pedi Doue da rei nerz ha kaloun d'ho zad da » harza beteg ar maro, mar doa red. Ar c'hlezeier a luc'he » a-uz d'he benn. Dek soudard, ho c'hountet mad em euz, » a dro bek ho fuziliou varzu ennhan ; kredi a rean edont » o vont d'he zrailla... ha va c'haloun a zaou-hantere etre ar » spount hag al levenez!... Klask a rean para va daoulagad » var he re evit lavaret d'ezhan, dre zin, e kaven mad ha » kaer ar pez a rea, hag ec'h alien anezhan da genderc'hel. » Abaoue en deuz lavaret dign n'en doa sellet ouzign nemed

» diou veach epken, gand aoun, emezhan, na viche deuet
» ar guel ac'hanoun da voukaat, da deneraat he galoun ha
» d'hen dinerza, pa d'hel lakaat da ober eun dra-bennag a
» re dre garantez evit ar relijion. »

Fanch Vian ha Dider Dindaon o doa, en eur vont kuit, lakeat eun tamm kemmesk etouez an dud : komzou ha skouer an Aoutrou Feburier a zigoc'hennaz daoulagad kement den divar ar meaz a ioa c'hoaz chommet var leur-gear Lesneven. Oll e safchont en ho za en eur grial evel an Aoutrou Feburier.

— Idolatriach! Goaperez! Idolatriach!

Ar gouel a achuaz e kreiz an hu hag ar mallosiou a laoske mignouned ar republik. Kement hini n'edo ket o choum e kear Lesneven, a en em dennaz d'ar gear buanna ma c'hellaz.

Pa oa eat pep hini enn he hent, pa ne jommaz mui, e Lesneven, nemed tud kear ha republikaned diroll, ar zoudardet a falvezaz d'ezho lakaat an Aoutrou Feburier da baea, dre ar maro, an dismeganz en doa great var *Mirabeau* ha var ar gouel burzuduz great enn he enor.

An Aoutrou Feburier a ioa chommet en he za, evel araok, he dok var he benn, e kreiz al leur-gear, da zellet ouc'h an dud divar ar meaz o vont pep hini d'he barrez. N'oa ket deuet zoken enn he benn ar zonj da dec'het kuit. Evelse oa eaz d'ar zoudardet her c'haout. Dont a rejont varzu ennhan evit her lac'ha raktal, pe, d'an nebeuta, evit her c'has gantho d'ar prizoun. Mez kaout a rejont tud da zerc'hel penn outho. An Aoutrou Feburier, abalamour d'he vadelez ha d'he garantez evit ar paour, abalamour d'he eeunder e kenver an oll enn he vicher a varner-a-beoc'h, a ioa brudet mad e kear ha karet kerkouls gand ar pinvidik evel gand ar paour. Dre-ze, pa dosteaz ar zoudardet evit kregi ennhan, ar *C'hard nasional* a Lesneven, a ioa ive ho armou hag ho fuziliou gantho, a lavaraz grons ha dichek e tennchent didruez var ar zoudarded, mac'h esachent ober an disterra drouk d'an Aoutrou Feburier. Hag ar zoudarded a rankaz plega.

Kaloun Lesneveniz n'oa ket fall. Touellet oant bet gand divroidi fallakr; eat oant d'ho heul var an hent fall. Eur gomz kalounek a berz an Aoutrou Feburier, a oue avoualac'h evit ho sklerijenna hag ho digas var an·hent mad.

Ouc'hpenn, gourdrouz a rejont. Ar *C'hard nasional* a

deuaz zoken da ambrouk an Aoutrou Feburier beteg he di, hag eul loden anezho a jommaz, epad an noz, d'hen diouall a enep livrasted kear hag an dispac'herien kounnaret.

*Mirabeau* a jommaz he-unan, e kreiz al leur-gear, var he biltoz koat ha var he beder varrikenn !

Ne oufen ket lavaret d'ehoc'h peur nag e peleac'h zoken eo marvet an Aoutrou Feburier. Kredi a c'hellomp eo maro evel eur zant hag eman breman e baradoz an Aoutrou Doue. He bugale a rank beza oll marvet dizemez. He verc'h kosa, Francesa Feburier, e deuz tremenet he buez oc'h ober vad da beorien Lesneven, hag en eur vervel, e deuz roet he zi, ti he zad, d'an iliz evit loja ar veleien, hag eno emaint herrio o chomm.

---

# NAOVET PENNAD

---

## Konk-Leon

Traou ker zot, ken dibenn ha ken difeiz hag an traou a gountan d'ehoc'h, ne dlient ket lezer dinec'h skiant an dud vad er vro. Abalamour da ze e klevet eun tamm krosmol e touez ar bobl. Mez ouc'hpenn an traou diot-se a rea an divroidi digouezet e Breiz, meur a dra all a c'hoarvezaz c'hoaz er bloaz varlerc'h. Guell e kavan kounta d'ehoc'h, araok mont larkoc'h, ar pez a c'hoarvezaz e Konk-Leon. Traou ker kriz hag ar re-ze a erruaz e meur a leac'h, ha ienaat a ra kaloun eun den enn he greiz oc'h ho c'hounta ; ne lavarign d'ehoc'h nemed an dra-man :

Guelet a reat, er parreziou divar ar meaz, bandennou tud, pemzek pe ugent asamblez, gantho armou ha fuziliou. Hanvet oant dre ar vro an *arme noar* (ger gallek evit lavaret an *arme du,* evelse oant hanvet dre ar vro). Dre ma'z eant, an oll a grene, a dec'he pe a en em guze, rak n'oa ket krisoc'h tud var an douar eget ar re-man. Ne reant nemed

laerez an arc'hant, devi an tiez ha lac'ha an dud pa glaskent miret outho ober ho fallagriez. Ne oufen ket lavaret d'ehoc'h ped banden a ioa er c'his-se dre ar vro, na kounta d'ehoc'h an drederenn zoken euz ho goall-oberou. Lavarel em beuz d'ehoc'h perak. Ne lavarign d'ehoc'h nemed eur ger epken euz ar vanden a ioa eat euz a Vrest varzu Lokournan ha goueled Leon.

Me gred e rankent beza bet oc'h ober ho zro varzu Plougonvelen ha Plouzane, rak var dro eiz heur diouc'h ar mintin, goude beza karget mad ho c'hof ha lipet meur a vanne, ec'h en em gafchont e tal kouent Sant-Vaze, var riblen ar mor, e kenver kerik vian Konk-Leon. Eno, enn eur park, oa eur paour keaz koz o keuneuta a-hed ar c'hleuz. Dastumet en doa dija eur gazeliad bodou lann, hag e lavare outhan he-unan :

— Bremaik, en eur virvi va banne zoubenn ar brignenn, me a c'hello tomma va izili morzet gand ar ienien hag ar gosni.

Ar paour keaz koz ne c'houie ket oa tud fallakr o sellet outhan !

Unan euz an *arme noar* her guelaz, ha ker buan e lavaraz d'he gamaraded :

— Setu a-hount unan hag a ve brao da ziskar, avad.

Koulskoude ne ket ar guel euz ar paour keaz eo a dlie hen alia da ober drouk d'ezhan, rak koz ha daou-bleget oll, evel ma oa, ne c'helle ober aoun ebed da zen. Ne dlie ket sonjal, ken nebeut, oa kals arc'hant enn he c'hodellou, rak ouc'hpenn ma'z oa toull he zillad e meur a leac'h, e viche bet nec'het an hini en diviche ranket lavaret pe liou en doa bet an tam mezer kenta en doa griet ar c'hemener p'edo oc'h ober ar porpant-se, ker penseliet oa. N'euz fors, sevel a reaz he fuzil d'he skoaz, biza a reaz en eur lavaret d'he gamaraded :

— Sellit, paotred, penaoz e tiskaran-me va den d'an douar.

An tenn a grozaz hag ar paour keaz a ruillaz d'an douar, he benn var he gazeliad lann seac'h.

N'oa ket evelato maro-mik. Ar zoudard digaloun a gargaz adarre he fuzil, hag a lavaraz da bevar-all dont d'he gaout evit tenna a-unan ganthan var ar paour.

Kement-se a badaz eur pennadik, hag epad ar pennad-se, an hini koz a ruille var an douar oc'h esa en em zevel.

Siouaz ! n'oa ket evit hen ober ; e fesoun oa bet goal dizet ! Her c'hlevet a reat avad o lavaret a vouez huel :

— Jesus ha Mari, var va maro va zikourit !!!

Abarz nebeu oa ar pemp muntrer a renk : pemp tenn a oue tennet en eun taol, hag ar paour keaz koz a oue draillet.

C'houi a gaf d'ehoc'h marteze e oue eun tammik truez bennag outhan ? Oh ! nann. Anat oa ez oa maro, hag an *arme noar* a ieaz adarre gand he hent eb ober muioc'h a van eget pa ne diviche lazet nemed eun tousek.

Goude beza bet o klask krog var dro bourg Lokrist, edont erru da Gonk pa velchont en ho raok, var an hent, eur vaouez koz, ganthi he fod trutell enn eun dourn, hag eur vaz alek, rostet he beg gant an tan, enn dourn-all evit en em harpa. Mont a rea a-hed an hent en eur jilgammat ; bep paz a rea, ez ea var he fenn, ar baourez keaz, hag, anez he baz, pell a ioa e viche kouezet d'an douar. Bet oa e bourg Lokrist o klask eur banne leaz da zouba he mern, hag edo erru d'ar gear.

— Sell 'ta, eme unan euz *ar re ruz* a ioa o tont var he lerc'h, setu aman unan hag a ve mad da ober parez d'an hini koz a zo chommet du-hont da ober he veac'h lann.

— Ia da, eme eun all, guir a leverez. Hennont a zo o klask lann da aoza mern, hag houman a zo bet o kerc'hat leaz da zouba anezhan. Kasomp anezho ho daou da vernia fenoz da di Lucifer, d'an ifern, mar deuz eun ifern bennag.

Hag an oll a zirollaz da c'hoarzin o klevet komzou ker kriz ha ken digaloun.

Ar baourez keaz o klevet anezho o c'hoarzin, a zistroaz he fenn harpet var he baz alek ; ober a reaz eur zell ouc'h al laeroun a ioa var he lerc'h. Mez ne reaz van ebed evit ho guelet nag evit ho c'hlevet. Rak petra e diviche-hi aoun ? Petra e doa-hi da goll ? Ne doa ket eun diner toull var he hano, hag, evel a lavare d'he amezeien, guelloc'h e kave mont gant Doue d'he Varadoz, eget beva var an douar er baourentez en eur stleja he gar gamm var he lerc'h dre ma'z ea. Abalamour da ze ne reaz van ebed hag e kendelc'haz da vale ken disoursi ha ken dinec'h evel pa viche bet enn he zammik ti, a-uz ar c'hae, o sellet ouc'h ar mor e porz Konk.

Klevet avoualac'h a rea trouz ar fuziliou ha chaok ar zoudardet ; mez petra a rea an traou-ze d'ezhi ? Mont a rea en eur jilgammat, harpet var he baz alek, ep trei nag a gleiz

nag a zeou. Ne ouzounn ket hag hi a viche zoken troet enn tu pe-du euz an hent evit lezer da vont abiou d'ezhi ar vuntrerien n'edont ket dek paz ken var he lerc'h, pa glefcheur daouzek pe bemzek tenn fuzil enn eun taol...

Ar baourez a gouezaz d'an douar gant he fodad leaz, toullet he fenn, draillet he c'horf gand n'ounn dare pet boulet fuzil, he baz alek trouc'het dre an hanter....

Ne finvaz ket an disterra.

P'edo he muntrerien o vont abiou d'ezhi, tri pe bevar anezho o deoue c'hoaz ar grizder da rei d'ezhi peb a daol troad !

Hag ar baourez koz a jommaz astennet e kreiz an hent, poulladet ar goad azindan-hi.

An *arme noar* a ioa boazet da ober taoliou er c'his-se evit lakaat an dud da grena dirazho. Hag, e guirionez, e Konk e krene an oll pa glefcheur edo erru e kear an *arme noar*, goude beza great, var ho hent, daou vuntr euz ar re grisa, rak en ho raok oa en em gavet e kear ar c'helou euz an torfejou o doa great en eur zont.

Petra a rejont betek an abardaez e kear Konk ? Ar pez a reant dre gement leac'h ma tremenent : laerez, dibri, eva hag heskina an oll.

Epad m'edo paotred ar republik o c'hoari ar vaz dre gear, eun den iaouank, hanvet Roparz Menguy, map da Herve, troet he spered o velet kement all a grizder, a deuaz en he benn ar c'hoant da lakaat al laeroun fallakr ha digaloun-ze da baea ker da vihana an daou vuntr o doa great e parrez Konk.

Heman oa taol kenta Roparz Menguy ; mez n'eo ket an diveza, hag e goueled Leon, he hano a zo chommet brudet meurbed evel kristen mad hag enebour an dispac'herien hag an dud fall.

Epad m'edo an *arme noar* o laerez e ti ar re binvidik, Roparz Menguy a iea, e kuz, euz an eil ti d'egile. Gervel a rea d'he gaout, e kement ti ma'z ea, an dud a galoun, — ha ne ket tud a galoun a vanke e kear Konk, — lavaret a rea d'ezho ar pez en doa c'hoant da ober ; lavaret a rea d'ezho e felle d'ezhan terri ho fenn ouc'h banden an *arme noar* a-bez, enn eun taol, evit miret outho da ober drouk hiviziken.

Ne oue ket pell evit kaout tud, ha tud a galoun, m'hen tou d'ehoc'h. Peb hini en em hastaz da gempenn he fuzil ;

an hini n'en doa ket, a iea da glask, ha kaout a rea, rak var bord ar mor, e pep ti peurvuia, e vez eur fuzil evit tenna, epad ar goan, var an ouidi gouez a deu, euz ar mor doun, da glask ho zamm boued var an douar.

Tostaat a rea an abardaez ; an *arme noar* a gendalc'he da laerez, da zibri, da eva ha da ober drouk d'an dud e kear Konk.

Roparz Menguy, euz he gostez, a ioa gand he dud, daou-ugent den, kountet mad, kaloun enn ho c'hreiz ha ioul enn ho fenn, enn eur c'hraou da dud ar Poder, e Kreac'h-ar-Stank, a zeou d'an hent pa'z eer euz a Gonk da Lokournan.

— Erru an abardaez varnomp, eme Roparz Menguy ; ne zaleo ket ar vuntrerien fallakr ha digaloun-zont da vont enn ho hent. Bet int oc'h ober ho reuz dre Blouzane, ne zistroint ket 'ta dre an tu-ze ; ne daint ket dre an treaz da Bloumoguer, ne ouzont ket an hent. Va c'hreden-me eo ez aint varzu Lokournan. Mad, neuze e rankint tremen dre bount Kerian. Eno ho gedan, hag eno e kavint ho maro, mar sentit ouzign, m'hen tou d'ehoc'h.

— Eo, eo, senti a raimp, kement a giri a vezo great, Roparz Menguy, hag e ve mont d'ar maro e ve.

— Nag ho kas d'ar maro, na mont ganeoc'h d'ar maro, ne ket va sonj. Fourra ploumm kaled ha ien e penn ar vuntrerien a ouzoc'h, ho douara-oll, evel chas klan, hennez eo va mennoz.

— Brao, brao, Roparz Menguy, da zourn dign ma stardign anezhan. Te, evidot da veza iaouank c'hoaz, a zo den a benn hag a galoun.

— Bizomp mad, ha skoomp eeun ; diouallit da grena ; arabad eo e vankfe hini he zen.

— Bez dinec'h, Roparz Menguy, va fuzil-me a zo a zaou denn, ha, m'hen tou did, daou zen ive a ziskarign.

— Ho klevet a ran, ha va c'haloun a drid em c'hreiz ouc'h ho klevet ; mez tenna var dud ne ket tenna var ouidi gouez eo. Tenna var eun den... Eun dra griz eo kement-se, hag ho tourn a c'hellfe krena.

— Hon dourn-ni krena ?

— Ia, ia. Tenna var dud !...

— Daoust ha tud eo ar vanden loened gouez a zo digouezet er mintin-man e Konk, goude beza lac'het, var ho hent, daou baour keaz koz ne reant ha n'oant evit ober drouk ebed d'ezho ?

— Nann, nann, eme an oll a-bez, ar re-ze ne ket tud in kentoc'h e vent diaoulou dislounket gand an ifern.

— D'ar groug, d'ar maro ar vuntrerien.

— Avoualac'h eo kement-man ; barnet int. C'hoant hoc euz 'ta e vefenn-me lakeat da vestr varnoc'h ?

— Ia, ia, Roparz Menguy. Te eo ec'h euz savet an tao man, dide eo d'he gas da benn. Oll e sentimp ouzit h kement a liviri a vezo great.

— Mad, setu aman petra a raimp : kargomp da *gent* hor fuziliou ha kargomp anezho mad. Goude-ze e tisken nimp, a-hed ar c'hleuz, d'an traon, dre bark ar Stank ; mon a raimp enn tu-all d'an dour da guzet e lost koat mane Kerian. An Aoutrou de Kersauzon, pa deuio enn dro d'a gear, ne lavaro netra d'eomp. Eno e chommimp da c'hedal. Pa vezo an *arme noar* treuzet ar ganol ganthi, pa vizint o vont da zevel d'ar c'hreac'h, enn tu-all, varzu Lokournan, var eur ger euz va ginou e skoimp a-unan, enn eun taol, var ar vuntrerien difeiz ; pep hini a vizo he zen hag hen diskaro. Mar chomm unan-bennag en he za, ar re ho deuz fuziliou a zaou denn, a skoio ractal varnezho evit ho douara evel ho c'hamaraded. Arabad eo ez afe unan epken kuit.

— Tridal a ra hor c'haloun enn hor c'hreiz ouc'h da glevet, Roparz Menguy, ha mall hon euz da skei var an *arme noar*.

— Mad, neuze deomp enn hent, ha deomp sioul gand aoun da veza na guelet na klevet. Mez araok, lavaromp a-unan hag a galoun eur *Bater* hag eun *Ave Maria,* evit diskuez d'an Aoutrou Doue ha d'ar Verc'hez Vari n'emaomp ket oc'h esa ober droug ; ne reomp nemet difenn, gand lealded, hor bro hag hon tud.

Hag an daou-ugent den iaouank a Gonk, var bennou ho daoulin, dizolo ho fenn, harpet var ho fuzil, a lavaraz a galoun eur *Bater* hag eun *Ave Maria*. Goude-ze e safchont en ho za, ha Roparz Menguy a lavaraz d'ezho :

— Diskarg eo hor c'haloun dirag Doue, deomp ive 'ta enn hent dispount ha dinec'h.

— Ia, deomp enn hent ha diskaromp d'an douar an dud digaloun deuet er vro evit lac'ha tud koz ha paour ne reant droug ebed d'ezho.

N'oa ket goal bell abaoue m'edont e koat Kerian ; amzer o doa bet epken d'en em renka a-hed ar c'hleuz, ha da ober peb a riboulik da veg ho fuziliou, dre greiz ar c'harz, evit

gellout guelet mad enn hent-braz, pa glefchont o tont dioc'h tu Konk eur chaok hag eur cholori ker skiltruz ha iouc'herez paotred ar Zabat, enn nosvez m'o doa kaset gantho eur c'hemener da goania, enn eur foennok distro, leun a lagennou. Anat oa ez oa ar re-ze an *arme noar*. Dont a reant buan avoualac'h, rak tostaat a rea an noz. P'oant en em gavet var bount Kerian, unan anezho, o sellet ouc'h al lenn a zo a zeou d'an hent, a c'halvaz eur c'hamarad d'ezhan :

— Sell 'ta, Bombanz, emezhan, na braoa lenn !

— Ia, eul lenn dour ! Peuh ! An dour ne ket mad ; guelloc'h e viche eul lenn guin-ardant.

— Daoust ha ne c'heuz ket bet avoualac'h a vin-ardant da eva ? Ne ket an dra-ze am euz c'hoant da lavaret did. Sonch ec'h euz a Doull-al-Lakez, e-harz Pont-Krist, var hent Plouescat ? Ankounac'heat ec'h euz ar c'hoarz hor boa great eno gand eur vaouez koz, a reat eur *sœur anezhi ?*

— Nann, mestr, n'em euz ket ankounac'heat hor boa taolet eur vaouez koz, eur chapelet stag ouc'h he c'hostez, e kreiz Toull-al-Lakez, hag edomp, hon ugent, peb a geuneuden ganeomp, enn dro d'an toull, evit miret outhi da zont er meaz.

— Krag, an dra-ze eo. Me gaf dign, Bombanz, guelet c'hoaz an hini goz oc'h astenn he daouarn, hag, en eur zisteuler an dour e doa evet epad m'oa bet oc'h ober he zro e goeled an toull, o tispourbella he daoulagad da zellet ouzomp. Pebez c'hoarzaden a zave en hon touez, pa c'helle unan ac'hanomp rei d'ezhi eun taol peul var he fenn evit he c'has adarre da ober eun dro-all d'ar goeled !

— Mad, mestr, me a c'hoarze ive evel ar re all, mez evelato me em oa truez outhi.

— Truez, Bombanz ! Oh ! oh ! N'out mad nemed da garga da gof, evel a velan. Pa vezo red, evit difenn ar republik, rei eun taol kleze, pe tenna eun tenn fuzil, Bombanz a ielo da guzet ; aoun en devezo da ober zoken eun tamm hillik d'an noblanz ha d'ar veleien a ioa ker kriz e kenver ar bobl.

— Nann, mestr, Bombanz, ma kaf mad he vanne, a zo evelkent enn he greiz kaloun eur republikan. Ha n'hoc'h euz ket a sonj euz an Itron Koatanskour, a vaner Kerian, e parrez Sant-Vouga ? Piou en doa dalc'het he zreid d'ezhi da rosta enn tan, ken ne doa lavaret e peleac'h oa kuzet he arc'hant ?

— Ia, an dra-ze a poa great; mez abaoue, e fesoun, eo eat da galoun da netra.

— Nann, n'eo ket guir. Gourc'hemennit n'euz forz petra, hag e velfot euz kaloun atao e kof Bombanz.

— Perak 'ta e leverez e poa truez ouc'h al leanez koz hor boa beuzet e Toull-al-Lakez ?

— Ne oufen ket evit her lavaret d'ehoc'h. Mez ne ankounac'haign biken an taol lagad a roaz dign, p'edo, evit ar veach diveza, o vont d'ar goeled.

Kas an huvreou-ze euz da benn. M'am bichen-me gouezet oa aman, ken tost da Gonk, eul lenn ken doun, me am biche digaset ganen an Aoutrou Maze-Launay koz, an hini hon euz ranket trouc'ha eur skouarn d'ezhan evit kaout diganthan eur skudellat pesiou daou-skoued epken. Kals muioc'h a arc'hant a ioa enn he di, me her goar mad ; goap en euz great ac'hanomp, ha ni, d'hon tro, hon deviche great goap anezhan epad ma viche bet o veuzi el lenn-man.

— Guir a livirit, mestr. A veac'h en deuz roet d'eomp avoualac'h evit paea hor c'hoan everr, e kear Lokournan.

— Ia, Bombanz, ma rankomp paea hor c'hoan ; mez me gred e koagnimp evit netra adarre fenoz.

Ia, evit netra o doa koaniet enn nosvez-se an *arme noar*.

Edont o pignat, var diou renkad, dizoursi ha dinec'h, kreac'h Kerian, pa glefchont eur vouez o krial ken na dregerne an draonien ganthi :

— Tan, paotred Konk !

Krozal a reaz koajou Kerian hag an aod betek Konk ; an hent braz a ioa leun a voged, ha, dreist ar moged, e velet var gleuz ar c'hoat penn daou-ugent den prest da denna adarre.

Ne oue ket red. Tizet mad oa d'he zro an *arme noar*; n'oa ket chommet unan ebken en he za : astennet oant oll var an hent, maro-mik.

Roparz Menguy hag he baotred kalounek a deuaz d'ar gear da lavaret d'ho zud ne deuche ken an *arme noar*-ze da laerez, da zevi na da drouc'ha skouarn den ebed dre ar vro.

Antronoz, eur guchen dud a gear Konk hag a zivar ar meaz, a ieaz da ober eun toull braz e koat Kerian. Eno, evel gagnou, bern-var-vern, e oue taolet ar *republikaned ruz*; ne deuaz e penn den ebed ar sonj d'ho c'has d'an douar binniget.

Lavaret a rear ez euz savet eur renkad guez euz ar re gaera el leac'h m'oant lakeat enn douar.

Ar republikaned a nac'ho an *arme noar* evit beza a du gantho, — koulskoude e meur a leac'h euz c'hoarvezet traou ker kriz hag e Konk. — Nac'h a zo eaz, mez diskouez ne c'hrie ket var ar memez torchenn *ar re ruz* a gomzan anezho hag ar republikaned-all, ne ket ken eaz. Her c'hompren a rit kerkouls ha me ; ne gavet ket brao kaout a du ganeoc'h tud hag o deuz great torfejou ker braz ; mez, e fesoun, ar republik a rank beza mamm da gement den fall a zo enn hor bro ; azindan he diouaskell da vihana ec'h en em lakeont-oll. Evit her guelet ker sklear hag an heol, it d'ar galeou, d'ar prizoun ; esait lakaat ar re a zo eno, enn tiez-se, da grial : « Bevet ar Roue ! » Hini ne zigoro he c'hinou. Lavarit d'ezho krial : « Bevet ar Republik ! » ha ker buan kement ginou a zo a zigoro hag a iouc'ho : « Bevet ar Republik ! » Koulskoude me gred ne ket enn tiez-se eman an dud guella euz hor bro.

Herrio enn deiz, kerkouls var ar meaz evel e kear, pa velfot eun den mezo, astennet gand he gorfat var an hent, skoit var he skoaz, savit-hen en he za, aliit anezhan da lavaret : « Bevet ar Roue ! » hag e velfot anezhan o trei he benn en eur grial : « Bevet ar Republik ! » Ar memez tra a glefot gand ar galouperien noz a veler o reded an hentchou, lod evit ober fallagriez, lod-all evit laerez madou an nesa.

Ar pez a lavaran aman ne ket evit lavaret d'ehoc'h eo tud fall kement hini a zo a du gand ar republik, mez evit diskleria d'ehoc'h ha d'an oll eo ez a a du gand ar republik, kement den fall a zo er vro. Setu perak Ian Pennors ne vezo biken republikan, rak ne gavo biken eaz mont mesk-e-mesk gand ar vezvierien, ar galeounerien, ar vuntrerien, an dud diroll ha difeiz.

---

# DEKVET PENNAD

## Lokournan ha Porspoder

Dont a rankan breman var va c'hiz, rak, evel am euz lavaret d'ehoc'h, eat oun eun daou vloaz bennag araok, evit diskouez d'ehoc'h enn eun taol, peger kriz tud a ioa deuet enn hor bro da heul ar republik.

Mar hoc'h euz sonj, em euz lavaret d'ehoc'h, er penn kenta euz va c'hount, oa deuet e penn ar republikaned lakaat ar veleien da zilezer hon Tad Santel ar Pab hag an eskibien evit senti outho epken. Ha var gement-se, goude beza kountet d'ehoc'h penaoz oa marvet gant he c'hlac'har an Aoutrou Conan de Saint-Luc, eskop Kemper, ha penaoz oa tec'het an Aoutrou de la Marche, eskop Kastel, evit mont da Vro-Zaos, ounn eat enn eul lamm euz a Gastel da ober, da gostez Treger, eun dro hag a zo padet pell. Dont a rankan var va c'hiz, evit lavaret d'ehoc'h petra zo c'hoarvezet enn hor bro, pa deuaz ar republikaned da lavaret d'hor beleien e rankent dilezel hon Tad Santel ar Pab hag hor guir eskob evit senti ouc'h lezennou ar *c'houarnamant* epken.

Ar pennou braz, digaset euz a Baris evit rena Breiz-Izel, a ioa o chomm e Brest. Dre an tu-ze ive e oue skoet an taoliou kenta. Kaset e oue, var ar meaz, bandennou soudardet da lakaat ar veleien da doui senti ouc'h lezennou ar republik, pe d'ho digas gantho d'ar prizoun. Evelse kastel Brest ne zaleaz ket da veza karget a veleien, rak dibaod oa ar re a blege da urzou ken dizoue. Ne c'hellan ket ho henvel oll d'ehoc'h. Mar oc'h euz c'hoant da c'houzout ho hanoiou, lennit al leor en deuz skrivet, var an amzeriou-ze, e Breiz, an Aoutrou Levot, euz a Vrest. El leor-ze e kafot meur a dra ha ne gountan ket d'ehoc'h aman. An Aoutrou Levot, enn he leor, hervez va c'hreden-me, a zo demdost a du gand ar republikaned; zoken enn deuz evel eun tamm c'hoant da vennaat lod euz an traou kriz ho deuz great er vro, hag

evelato, ne ket evit nac'h o deuz great goall draou. Mad, e leor an Aoutrou Levot, etouez kement-all a hanoiou, e kavor, divar dro Brest, hano persoun Guipavas, persoun Plabennec, kure Guilers, kure Ploumoger, kure Lanrivoare, etc..., ha meur a velek-all n'em euz ket breman sonj euz ho hano.

Mar gelle er zoudardet kregi e meur a velek, ne deuent ket evelato a-benn euz ho zaol e kement leac'h ma'z eant. Pa en em gafchont e Lokournan, an Aoutrou Poullaouec, persoun ar barrez, a ioa gand he ofern. Mont a rejont var eeun d'an iliz. An Aoutrou persoun a ioa e kreiz he ofern. Marteze en doa klevet trouz tud o tont enn iliz, mez ne reaz van ebed. He spered hag he galoun a ioa gant Doue hag he elez; ne ieaz na buannoc'h na goustatoc'h; ha pa oa achu he ofern, pa zistroaz da rei he vennoz d'an dud, he roaz kerkouls d'ar zoudardet evel d'ar re-all, ep sevel zoken he zaoulagad da zellet outho. Kerkent ha ma oue achu ganthan, e tiskennaz diouc'h an aoter hag ez eaz var eeun d'ar segreteri, evit lammet he zillad oferenna. Ker buan, ar zoudardet, mall braz gantho, a ia var he lerc'h hag o deuz c'hoant da lammet varnhan raktal. Eur c'hloc'her a benn hag a galoun a ioa e Lokournan. Pa velaz edot o vont da gregi enn Aoutrou persoun, e reaz van da veza ker republikan hag ar zoudardet, hag e lavaraz d'ezho :

— Paotred, paotred, ne ket aman eo d'eomp chomm, ar belek-man ne ket evit tec'het, re a dud omp enep d'han e Lokournan. Guell eo d'eomp mont da genta d'he di da danva he vin ha da velet ha mad eo al lein a zo aozet d'ezhan.

— Guir a leverez, eme kabiten ar zoudardet; deomp d'he di da zibri peb a damm ha da eva peb a vanne evit krenvaat ac'hanomp. Hag ouc'hpenn, heman, ar belek-man, a ziredo var hor lerc'h, rak aoun en devezo na d-afe he arc'hant ganeomp.

— Mad a livirit, eme ar c'hloc'her. Na c'houi a zo eun den a skiant, kabiten !

— Her lavaret a c'hellez, va den ; me am euz dija guelet meur a hini.

Hag ar c'habiten a frize hag a gordigelle he varo en eur zevel var he zeuliou.

Kerkent ez eaz an oll euz ar segreteri, ar c'hloc'her hag ar c'habiten er penn kenta, hag an Aoutrou Poullaouec a jommaz he-unan. Ne jommaz ket pell evelato. Ker buan

ha m'oa eat ar zoudardet d'ar presbital, ec'h en em ruzaz er meaz euz an iliz, ha, kuzed gand eur guchenn tud vad, e c'hellaz, abarz nemeur, mont kuit euz a gear. Eur veach eat kuit euz a Lokournan, ec'h en em lakeaz da vale lijerra ma c'helle. Ne oufen ket lavaret d'ehoc'h dre be hent oa eat; ar pez a zo guir, eo pell araok m'oa noz, oa en em gavet e Larret, neuze parrezik vian, dianket var ar meaz, hag herrio chapel a barrez Porspoder. Eno e chommaz e kuz e ti an Aoutrou persoun, he gamarad koz.

Epad m'edo an Aoutrou Poullaouec o vont varzu Larret, ar zoudardet a zebre, a eve hag a lakea ar presbital var an tu enep. O velet ne gavent ket a arc'hant, ha ne deue persoun ebed var ho zro, e teuaz eun tanm nec'h d'ezho; dont a rejont d'an iliz; n'oa den ebarz, nag Aoutrou persoun, na den-all ebed. Ma n'hoc'h euz biskoaz guelet droug e den, n'o piche nemed beza bet neuze e iliz Lokournan, hag o piche guelet. Ne c'hellan ket lavaret d'ehoc'h ar sakreou nag ar mallochou a oue neuze laosket el leac'h ma ne glevet aziagent nemed kuzuliou mad, meuleudiou Doue ha kanaouennou santel. Klasket e oue an Aoutrou persoun e pep leac'h, betek enn tour zoken; goude-ze e oue furchet kement ti a ioa e kear, mez atao enn aner, rak, gouzout a rit, d'ar mareze, an Aoutrou Poullaouec a ioa pell dija var hent Larret.

Ar c'hloc'her a c'hoarze enn he galoun hag a lavare outhan he-unan :

— M'en deuz guelet meur a hini, kabiten ar zoudardet, n'en doa ket guelet c'hoaz kloc'her Lokournan.

E fesoun oa c'hoant braz da lakaat ar graban var an Aoutrou Poullaouec, rak, evel n'her c'havet ket e Lokournan, e oue kemennet da eur vanden-all a zoudardet dont euz a Vrest da zikour furcha kement kougn a ioa er vro, adalek Konk beteg Guitalmeze. E parrez Ploumoguer e chommaz hanter-kant soudard epad eur miz. Kement ti ha kement kraou a ioa er barrez a oue furchet meur a veach, rak an Aoutrou Poullaouec a ioa euz ar barrez-se. Evel a ouzoc'h, furcha a rejont enn aner; ne d'eaz den da Larret, rak Larret, evel m'em euz lavaret d'ehoc'h, a ioa eur barrezik vian : daou di epken oc'h ober bourg.

Eno oa kuzet an Aoutrou Poullaouec. Evelato n'edo ket en he eaz : diasur e kave he lojeiz ha c'hoant tremen da Vro-Zaoz en doa. Evel ma'z oa anavezet ha brudet mad dre ar vro, e kavaz, e parrez Porspoder, daou zen a galoun evit

esa her c'has da Vro-Zaoz, en eur lakaat ho buez hag ho danvez e riskl evithan, rak ma vichent paket, n'o doa nemed ar maro da c'hortoz ; ho madou a viche eat gand ar republik, pe, evel a lavaret neuze, gand an *nasion*, hag ho gragez hag ho bugale o diviche ranket mont da glask ho boued dre an hentchou. An daou zen-ze oa ar c'habiten Jaouen, euz Graeok, hag ar c'habiten Kivoron, euz ar Vourc'h. Ar c'habiten Jaouen, nevez distro euz a Vourdel, a ioa he lestr e porz Brest, o c'hedal karg da vont enn tu-bennag ; mez ar garg-se ne deue ket buan, rak, neuze kerkouls ha breman, pa vez trouz ha dispac'h er vro, pep hini a zalc'h tost d'he arc'hant. Enn dro-man avad ec'h en em gave an traou evit ar guella. Ar c'habiten Jaouen a ioa er gear, er C'hraeok, azezet e kichenn an tan o kaozeal gant Mari-Jann Kerebel, he c'hrek, pa en em gavaz enn ti ar c'habiten Kivoron. Araok lavaret ger e selle a gleiz hag a zeou evit gouzout ha n'oa den ebed a re enn ti. Mari-Jann Kerebel a zivinaz petra a glaske, hag a lavaraz d'ezhan :

— Bez dinec'h, kabiten Kivoron, n'euz den aman nemed va fried ha me.

— Doue r'ho pinnigo ! eme Givoron.

E goeled Leon, en eur vont enn ti, araok lavaret ger ouc'h den ebed, e leveror atao ar c'homzou brao-man : Doue r'ho pinnigo ! Breman Kivoron ne grede ket ho lavaret gant aoun na viche bet eur republikan bennag enn ti.

— Petra a zo a nevez ganez, Kivoron, eme ar c'habiten Jaouen ? An ear ec'h euz da veza nec'het braz.

— Nec'het ounn, ha nec'het n'ounn ket. — N'ounn ket nec'het var ar pez am euz c'hoant da ober hag a rign eo zoken ; mez nec'het ounn o klask gouzout penaoz dont a benn euz va zaol.

— Kivoron, anaout a rez ar c'habiten Jaouen. Mar gell da zikour, lavar eur ger ; kement en deuz a roio did ; lavar euz a betra ec'h euz izomm.

— Selaou, Jaouen, va c'hamarad koz, eme Givoron, o sellet c'hoaz enn dro d'ezhan, kement a aoun en doa da veza klevet ; selaou ac'hanounn. Anaout a rez an Aoutrou Poullaouec, persoun Lokournan ?

— Va Doue, ia-da, hen anaout mad ; ha bremaik zoken edo Mari-Jann ha me o komz anezhan. Aoun hon euz na ve kouezet etre daouarn ar republikaned, kement a glask a rear d'ezhan dre bevar c'horn ar vro.

— Nann, ne ket kouezet etro he daouarn ; kuzet mad eo, n'eman ket pell ac'halenn.

— N'eman ket pell ac'halenn ! Kement-all a zoudardet a zo bet ouc'h her c'hlask dre aman ! Eur mirakl a berz Doue eo kement-man, a dra zur ?

— Me gredfe avoualac'h.

— Lavar dign e peleac'h eman, rak kredi a ran e vank d'ezhan meur a dra enn he guz ; hag epad m'en devezo ar c'habiten Jaouen eunn tamm bara, ar veleien vad o devezo ive.

— Ia, lavaret a rign did. Mez ne ket eun tamm bara eo a c'houlennan diganez.

— Petra eo 'ta ? Lavar.

— Kabiten Jaouen, hon daou omp ganet e Porspoder ; er memez iliz omp bet badezet...

— Krena a ra da vouez, Kivoron ! Ha ne anavezez ket ar c'habiten Jaouen ? Aoun ec'h euz ?

— Da anaout a ran, Jaouen ? n'em euz ket a aoun ; mez ar pez a ginnigan did a zo ker riskluz !...

— Kivoron, ar c'habiten Jaouen a zo bet azindan meur a daol amzer ; meur a veach en deuz guelet ar mor braz dirollet evit her lounka. Ha klevet ec'h euz en defe biskoaz bet aoun ?

— Nann, Jaouen ; anavezet out gand an oll evit eun den a benn hag a galoun.

— Lavar 'ta neuze dioc'h-tu ar pez ac'h euz da lavaret, rak, gouzout a rez, ni etrezomp kabitened, a gar e ve sentet buan ouzomp.

— Mad, selaou. An Aoutrou Poullaouec a zo kuzet, e kreiz eur bern keuneud, e ti bersoun Larret. Eno eman mad avoualac'h evit eur pennad, mez abarz nebeut aman ne vanko ket da veza dizoloet, hag e karfe beza kaset da Vro-Zaoz.

— En em gavet brao. Va lestr a zo e Brest o c'hedal fret ; va martoloded a zo ho femp euz a Borspoder, ha, dre-ze, e c'hellan kaout fizianz ennho. Mez penaoz a reimp evit kas an Aoutrou Poullaouec d'al lestr, ha gellout her c'huzet ouc'h ar vatouterien ?

— Neuze 'ta ec'h en em lakeez a galoun vad a du ganen evit kas an Aoutrou Poullaouec da Vro-Zaoz ?

— Ha var var a gement-se e c'hellez beza, te hag a anavez keit-all a zo ar Jaouen ?

— Ia, mez ma vez gellout kaout an Aoutrou Poullaouec enn da lestr, e vezi da-unan barnet d'ar maro, ha da c'hrek ha da vugale a ranko mont da glask ho boued. An traou-ze a zo bet embannet d'eomp meur a veach.

— Ma n'euz nemed da c'hrek ha da vugale o viret ouzit, kea enn hent, Jaouen, eme Vari-Jann Kerebel, n'e doa lavaret ger ebed c'hoaz, kea enn hent. Doue ne zilezo biken tud an hini a zo maro oc'h ober ar mad.

— Bennoz Doue did, va fried. Te a zo enn da greiz kaloun ha feiz da bried ar c'habiten Jaouen.

Hag e krogaz enn he dourn, an dour enn he zaoulagad.

— Ne ket avoualac'h lavaret, Kivoron, eme, goude eur pennadik, ar c'habiten Jaouen; mez penaoz e reimp-ni hon taol ? Te, mechanz, ac'h euz sonjet e kement-se araok dont d'am c'haout ?

— Ia, Jaouen ; setu aman petra am beuz sonjet : Te a ielo da Vrest, eno ez i da di ar *c'hommiser* hag e tenni da baperou evit mont da Vro-Zaoz da gerc'hat glaou-douar, pe draou-all ; goulen digant ar pennou kenta petra ve ar guella did da zigas ganez evit dirouda anezho; gra gantho da zen nec'het ; lavar ec'h euz mil boan oc'h esa beva da c'hrek ha da vugale, hag e c'houlennez kuzul digantho evit gellout ober evit ar guella. Pa vezi deuet euz a di ar *c'hommiser*, gand da baperou, ez i da gaout ar vatouterien hag e laki anezho da furcha da lestr euz ar strad betek bek ar guerniou evit diskouez d'ezho ec'h euz c'hoant da vale dre an hent var eeun. Pa vezo great an traou-ze ganez penn-da-benn, e savi da eor, e laki da liann goel var da lestr hag ez i varzu Bro-Zaoz en eur dremen dre ganol ar Fourn. Etre dek heur ha kresteiz ez i euz a Vrest ; dioc'h ma vezo an avel e laki kals pe nebeut a liann var da lestr, ha pa deui an abardaez, e tostai ouc'h an douar evit beza enn tu-man d'ar Fourn, etro unnek heur pe hanter-noz. Me, euz va zu, ne jommign ket da c'hinaouegi. Epad ma vezi e Brest o lakaat pep tra en urz evit da lestr, me a gemenno an Aoutrou Poullaouec, a lavaro d'ezhan petra a ranko da ober, a zigaso ganen a damm-a-damm ar pez en devezo c'hoant da gas ganthan hag a c'hello dont ganen. Ha neuze, eun dervez ma vezo deisiaded ganeomp, e lavarign d'ezhan en em viska evel eun den divar ar meaz, ha mont, pa vezo noz, d'am gedal var bek karrek Melgorn. Me a raio an neuz da vont da besketa, a ielo euz ar Porz-Doun gand va bak, hag a

dremeno a-rez Melgorn evit kemeret an Aoutrou Poullaouec en eur vont abiou, hag her c'haso d'as lestr-te a vezo var dro ar Fourn.

Pemp dervez goude-ze, eur merc'hervez, etre dek hag unnek heur euz ar mintin, sklear an amzer ha tomm an heol, ar viskinen *Maris-Stella,* — stereden ar mor, — kabiten Jaouen, a zave he heoriou euz a borz Brest, hag a iea, gand an avel draon, er meaz euz ar rad, dre greiz al listri a vrezel, ep ma teuaz hini da c'houlen diganthi da beleac'h ez ea. A benn teir heur goude kresteiz, oa kollet a vel gand an oll, ha den ne sonjaz mui ennhi.

Er memez dervez, var dro eiz heur dioc'h an noz, ar c'habiten Kivoron a ioa, e Porspoder, o vont er meaz euz he di. Pa zigoraz dor he borz ec'h en em gavaz tal-oc'h-tal gand eur vanden soudardet ne baouezent da ober klask ha furch dre ar vro.

— Sell 'ta, kabiten Kivoron, da beleac'h ez ez-te evelse d'ar mare noz-man, eme mestr ar zoudarded ?

— Mont a ran da besketa ; brao an amzer, me gred e krogo ar pesked fenoz.

— Hag e chommi epad an noz var ar mor ?

— Me gred, nemed araok an deiz em befe karget va bak, ar pez a vezo diez, a gaf dign.

— Guelloc'h eo did dont da Arc'hantel ganeomp-ni da eva peb a vanne e ti ar Prat.

— Guir a livirit ; mez va fried a zo grignouz an tamm anezhi. Ma klefe e ven bet oc'h eva eur banne epken zoken ganeoc'h c'houi, e c'helfen kaout fest ar vaz varc'hoaz vintin, en eur digouezout er gear.

— Selaouit 'ta, paotred, ar c'habiten Kivoron, eur c'hi mor, en deuz aoun da veza kannet gand he c'hrek ! Ah ! ah ! ah !

Hag ar zoudardet a-bez da c'hoarzin a-unan gand ho c'habiten.

— Mad, mez a rit dign, eme Kivoron, gortozit ma sellign ha ne ket deuet var va lerc'h.

Hag ar c'habiten Kivoron a reaz an neuz da zellet e porz he di dre eur faout a ioa enn nor. — Ne rea nemed an neuz, rak Esther n'oa ket droukoc'h eget eun all. — Hag e lavare outhan he-unan : epad ma paign da eva d'ar re-man, e ti ar Prat, an Aoutrou Poullaouec en devezo amzer da ziskenn var an aod, ha da vont, eb beza guelet gantho, da guzet

var roc'h Melgorn. Hag en eur zistrei kel laouen hag an heol ouc'h ar zoudarded :

— Brao an taol, Esther e deuz serret dor an ti varnhi. Deomp buan da Arc'hantel gand aoun na glefe ac'hanomp ha na deufe he fri er meaz da c'houzout piou a zo oc'h ober trouz aman.

— Guir a leverez, Kivoron; deomp buan enn hent.

Ha Kivoron hag ar zoudardet varzu ti ar Prat en eur astenn ho gar.

Kerkent ha ma ouent en em gavet enn ti Kivoron a griaz ouc'h ar Prat :

— Digas d'eomp aman, Fransoa Prat, peb a vanne, ha peb a vanne soun. Hasta buan, rak me n'em euz ket a amzer.

Hag en eur lavaret se, e reaz eul luchadenn ouc'h ar Prat.

Heman a anavezaz raktal oa eun dra-bennag a nevez gant Kivoron, hag a lavaraz d'ezhan :

— Kemer da amzer, Kivoron, ne c'hedi ket pell.

— Nann, ne garfen ket dale kals, rak me a rank mont er mor fenoz, pe varc'hoaz, e vezo klevet trouz digant Esther. Red eo karout ar c'habiten aman hag he zoudarded kement ha m'her gran, evit distrei evelhen divar va labour.

— Ia, gouzout a ran, eme ar c'habiten, out eur guir republikan.

Ha klevet a rit-hu heman, eme ar Prat, en eur drei varzu mestr ar zoudardet hag en eur ober d'he dro eul luchadenn ouc'h Kivoron evit diskouez d'ezhan en doa ententet mad, hag e talc'hche enn he di ar zoudardet, evit rei amzer d'ezhan da ober he daol ? Da viana ne daio ket ganthan kao ar Prat, hag epad ma vezo eur banne er varrikenn e ti ar Prat, soudardet ar republik ne varvint ket gand ar zec'hed.

— Ac'hanta, Kivoron, ne glevez ket ? Setu aman tud ha n'o deuz ket a aoun rak Esther ! Alo, Prat, digas peb a vanne d'eomp da drinka gant Kivoron, rak heman en deuz mall da vont kuit.

— Iec'hed did, Kivoron, eme ar c'habiten en eur drinka.

— Iec'hed da Esther ive, eme ar *serjant*, ha nerz d'ezhi da skei stard var chouk he fried, ma ne bak pesk ebed d'ezhi.

— C'houi a zo farserien hag a zo brao d'choc'h kaozeal ; mar o piche bet eun Esther evel va hini-me !..... Din-me eo mall mont kuit, rak bremaik e chommo va bak er zeac'h.

Digas d'eomp peb a vanne-all c'hoaz, Prat, araok mont en hent, ha diouall da lavaret da Esther oun bet aman fenoz. C'houi, paotred, hoe'h euz amzer, mez ar mare ne c'hortoz ket.

— Ne ket eur banne nemed ken a vezo fenoz aman, eme ar Prat en eur lucha adarre ouc'h Kivoron. Ne vez ket re aliez em zi soudardet ar republik, ha fenoz mar o deuz eun tamm amzer, e raimp eun tamm fest.

— Amzer hon euz, eme ar c'habiten, a verve he lagad enn he benn hag a dride he galoun enn he greiz o klevet hano euz a ober fest. Amzer hon euz, rak emaomp pell amzer-zo o c'haloupat ar bek douar-man, o klask an Aoutrou Poullaouec, persoun Lokournan. Deac'h diveza oa lavaret d'eomp c'hoas furcha mad, dre aman, e pep ti hag e pep kougn. Ar re-ze a Vrest a gaf d'ezho eo ken eaz galoupat ar vro-man adalek an Aber-Ildut beteg Landunvez ha Kerzent, dre greiz ar pri hag ar vouillenn, evel ma'z eo skriva urzou divar eur gador vourell ; me garfe ho guelet enn hor leac'h-ni. Hag ouc'hpenn, dre aman pell a zo n'euz persoun Lokournan ebed kuzet ; ma viche bet, ni hor biche her c'havet. Ha goude, evit eun nosvez da viana, e c'hellomp chomm da ehana.

— Kea da besketa, Kivoron, eme ar Prat, ha diouall'na pefe taoliou baz varc'hoaz vintin digant Esther. Me a zo er gear hag a zo fouge ennoun, o velet ar c'habiten hag he zoudardet o chomm ganen. Kerz enn da hent.

Ne oue ket red lavaret diou veach da Givoron. Hasta a reaz mont enn he hent, goude beza lavaret d'an oll sonjal e viche o vranskellat var he vak epad ma vichent-hi oc'h ober fest e ti ar Prat.

Kerkent ha m'en doa serret Kivoron an nor var he lerc'h, ar Prat a zistroaz ouc'h ar c'habiten hag a lavaraz d'ezhan :

— Hennont, ar c'habiten Kivoron, evithan da veza eur bleiz-mor ha dispount dirak ar Zaozoun, a gren dirak he c'hrek ; kaset ha digaset e vez ganthi evel eur bugel. Lezomp anezhan da vont da besketa. Evidomp-ni a ia da azeza ouc'h an daol, hag, evid ma vezo easoc'h da bep hini ac'hanomp kemeret ar pez a blijo d'ezhan, ha kemeret kement ha ma karo, me a ia da lakaat var an daol diou bodez. Enn unan e vezo guin, hag enn eben guin-ardant. Pep hini a ielo gand he verenn d'ar bodez a garo hag a evo hervez he faltazi.

— Pebez den out-te, Prat, eme ar zoudardet a unan! Setu aman penaoz e tlefe an oll ober da dud hag o deuz kuiteat ho bro evit dont d'ho diouall a enep fals kredennou ar veleien diskiant!

Epad m'edo ar Prat o karga he ziou bodez, ar c'habiten Kivoron a iea breman dinec'h avoualac'h varzu he vak. He c'haout a reaz el leac'h m'en doa he staget; chommet oa pep tra evel m'oant bet lakeat : koufr an Aoutrou Poullaouec a ioa, evel araok, alc'houezet mad; n'oa bet den var dro. He distaga a reaz, kregi a reaz enn eur roenv, hag, en eur levia, ez eaz er meaz euz ar Porz-Doun en eur zistrei a gleiz varzu roc'h Melgorn.

Eun hanter-heur, pe var dro, araok ma oa eat Kivoron euz a di ar Prat, eun den guisket evel an dud divar ar meaz a gostez Porspoder, a ioa o treuzi buanna ma c'helle, an tevenn en eur zellet enn dro d'ezhan; aoun en doa e fesoun. P'oa en em gavet enn enezen Sant-Loranz, e chommaz eur pennad da ehana, chouchet adren eur c'hleuz, evit guelet ha ne deue den ebed var he lerc'h. Nann, n'oa den na var an aod, na var an tevenn. Doue ra vezo meulet, eme an Aoutrou Poullaouec, rak hen oa! Ha ker buan ec'h en em lakeaz adarre enn hent evit treuzi enezen Sant-Loranz ha mont var roc'h Melgorn, ar roc'h a iea larka er mor enn tu-ze a Borspoder.

Edo eno, eur pennad a ioa, o pedi Doue, pa velaz eun dra-bennag du o sevel hag o tiskenn var ar mor. Ar guel-ze a lakea he galoun da lammet enn he greiz, hag he beden a zave tommoc'h varzu an env. Tostaat a ra ouc'h ar roc'h an dra zu... eman en em gavet e kichenn... Eur vak eo hag er vak-se n'euz nemed eun den.

— Kivoron, eme an Aoutrou Poullaouec, a hanter-vouez?

— C'houi eo a zo aze, Aoutrou Poullaouec?

— Ia, o pedi Doue evidot hag ouc'h da c'hedal.

— Mad eo. Diskennit izella ma c'helfot, betek ar mor mar gellit; me a ia da dostaat gant va bak; kenta ma kafot ho tro lammit ennhi.

An Aoutrou Poullaouec a reaz ar pez a ioa gourc'hemennet d'ezhan, hag, abarz eun nebeut amzer, edo er vak gand ar c'habiten Kivoron.

— Hastomp buan tec'het diouc'h an douar gand aoun na gouesfe beac'h varnomp. Ti ar Prat a zo leun a zoudardet; ne gredan ket e teufent d'hor c'hlask dre aman, evelato

p'emaomp aman eun tamm e kuz d'an douar braz ha m'eo mad ha brao an avel, savomp dioc'htu al liann-goel var ar vak ma tec'himp buannoc'h. Ar c'habiten Jaouen a dle beza breman var dro ar Fourn.

Al liann a oue savet, ha dembrest goude, e kreiz tevalijenn an noz, ar vagik vian a ruze var ar mor varzu ar Fourn, evel pa viche hortet gand sant Budoc, patrom Porspoder.

Breman ez euz savet var ar Fourn, evit he rei da anaout d'al listri, eun tour-tan hag a zo ennhan sklerijenn, evel eur c'houlaouen vraz-vraz, a zao hag a ziskenn, a en em ziskouez hag en em guz, evel eur bugel o c'hoari koukouk adren kein he vamm. Neuze n'oa ket an traou er c'his-se; neuze n'oa netra var roc'h ar Fourn hag e ranket he c'hlask, enn noz, mar doa c'hoant d'he c'haout. An dra-ze n'oa ket diez d'ar c'habiten Kivoron, a ioa bet dre eno, enn he iaouankiz hag abaoue, ouc'hpenn mil gueach, me gred.

Ne zalejont ket d'en em gaout gand ar *Maris-Stella*, a ioa o neuennat ouc'h ho gedal, eun nebeudik liann epken varnezhi. Tostaat a rejont outhi ; ne ouent ket pell evit en em rei da anaout an eil d'egile. Kement a ioa d'an Aoutrou Poullaouec e bak Kivoron, a oue savet e lestr ar c'habiten Jaouen. Araok sevel he-unan ebarz, an Aoutrou Poullaouec a grogaz a-dro-vriad er c'habiten Kivoron, en eur lavaret :

— Bennoz Doue dit, d'as krek ha d'as pugale, Kivoron. Ne c'hellign biken da baea er bed-man, rak n'en em velimp ken var douar Breiz-Izel. Doue da baeo, rak me, euz an env, her pedo d'ho tiouall-oll diouc'h peb drouk, te ha da dud, ha da rei d'ehoc'h pep mad da c'hedal dont oll d'am c'haout d'ar Baradoz.

— Kivoron, eme ar Jaouen, dalc'h sonj e rankan araok añ deiz beza eat er c'hein-vor gand aoun da veza anavezet.

— Ia, Jaouen, her gouzout a ran ; mez va c'haloun a rann em c'hreiz o tispartia dioc'h an Aoutrou Poullaouec, ha n'oun ket evit miret da vouela.

— Sec'h da zaelou, Kivoron, eur bugel a c'hell gouela ; mez eur c'habiten a rank kaout kaloun, beza den hag ober he zever ; hon dever-ni eo tenna an Aoutrou Poullaouec euz a skilfou ar republikaned. — Savit aman, Aoutrou Poullaouec, roit dign ho tourn.

An Aoutrou Poullaouec a zavaz e bourz ar *Maris-Stella*. Kerkent e klefcheur ar poleou o c'hrigonsal, o vigourrat, hag, enn eun taol, al lestr, goloet a liann, a zoublaz gand

nerz an avel, hag a droaz penn var eeun da Vro-Zaoz, en eur lezel, er mor, eun aridennad eonenn var he lerc'h.

P'edont o pellaat, ar c'habiten Jaouen hag he vartoloded, en eur lakaat ho daou zourn a bep tu d'ho ginou, a griaz :

— Hor gourc'hemennou er gear !

Antronoz vintin, ar c'habiten Kivoron a ioa var hent Arc'hantel o sellet ouc'h ar mor, a du Bro-Zaoz. Ne vele netra, kaer en doa sellet piz. Ar *Maris-Stella* a ioa, d'ar mare-ze, demdost da Falmouth. O klevet unan-bennag erru varzu ennhan, e tistroaz :

— Te a zo aze, Prat, emezhan ? Ac'hanta, hag ar re-hont ?

— D'ehoc'h c'houi da genta. Gret mad eo ho tro ?

— N'oan ket evit ober guelloc'h.

— Neuze 'ta eo eat an Aoutrou Poullaouec da Vro-Zaoz ?

— Var an hent eman, da viana ; ha, m'en deuz ar memez roud avel ganeomp-ni, n'eman ket pell.

— Guell a ze, ha Doue ra vezo meulet !

— Ha te, gand da zoudardet, petra ec'h euz great gantho ?

— Me am euz roet da eva d'ezho kement ha ma karent. Sec'hed mad o doa, rak n'int ket bet pell evit goullonderi diou bodezad guin-ardant ha teir bodezad guin. Neuze avad oant leun betek ho ginou, hag int en em roet da gousket. Me a zo chommet var vale. Da bemp heur em euz dihunet ho c'habiten, en eur lavaret d'ezhan oa deiz. P'en deuz va c'hlevet eo savet, enn eul lamm, enn he za, hag en deuz dihunet he-unan he zoudardet en eur grial varnezho hasta affo, rak abred dioc'h ar mintin e tlie en em gaout e Landunvez gand soudardet-all hag a deue euz a Vitalmeze.

— Eun tamm brao a zispign ec'h euz bet eno evelato.

— Daoust ha ne ket evit an Aoutrou Doue eo em euz great, pa'z eo guir eo evit unan euz he veleien ? Ha c'houi, daoust ha n'hoc'h euz ket great muioc'h evidon-me, pa'z eo guir hoc'h euz risklet ho puez ha bara ho krek hag ho pugale ?

— Sell, digas a rez da zonj dign hor boa deac'h da noz lavaret goall-draou divar benn Esther ; deomp da c'houlen diganthi peb a damm kik ha bara, ha da eva, d'hon tro, eur voutaillad euz ar guin a ioa deuet ganen euz a Vourdel, er blavez m'oaz-te dimezet.

— Hennez a zo koz neuze, rak va merc'h hena a ioa enn oad da ober he fask kenta er bla-man, ma viche bet beleien er vro.

— Ker kos-se eo ; mez ne ket falloc'h evit-se. Ni a evo da iec'hed an hini a zo breman tost da zouar Bro-Zaoz, en eur lavaret da Esther ne ket dre zrouk outhi eo hon euz, enn noz tremenet, lavaret kement a draou divar he fenn.

---

# UNNEKVET PENNAD

## Plougerne

Ne d'ea ket an traou evelato dre oll er memez tra. E meur a leac'h, ar veleien o doa kemeret an teac'h araok ma voa deuet d'ho c'hlask evit ho c'has da eur gear-bennag da doui senti ouc'h lezennou ar republik. Setu petra a c'hoarvezaz e Plougerne. An Aoutrou de Poulpiquet hag he gureed, a ioa eat lod anezho er meaz euz ar vro, lod-all a ioa kuzet mad enn tiez gand an dud a feiz a Blougerne.

Ar republikaned, o kaout ti goullo, a zonjaz e viche eaz meurbed d'ezho lakaat da bersoun enn eur barrez ker braz ha ker brudet ha Plougerne, unan euz ar veleien laosk o doa touet senti ouc'h he lezennou. Dont a rejont da Blougerne gand eur belek hanvet Gall. — Ne oufen ket lavaret d'ehoc'h a beleac'h e voa, nag e peleac'h edo aziaraok. — En em gaout a reaz e Plougerne gand eur vanden vrao a zoudardet, eur zulvez vintin, var dro nav heur. Mont a reaz var eeun d'an iliz, hag er segreteri e kavaz ar pez a ioa red evit oferenna. Ne gavaz ket a viskamanchou kaer, va c'hredi a c'hellit, rak ar re-ze a ioa bet destumet kempenn hag a ioa kuzet mad. An traou disterra, ar re ne dalie ket ar boan ho gorren, a ioa lezet var an dispalu. Kaout a reaz diou kazul dislivet, eur gamps intret hag eur c'halur houarn hanter-diarc'hantet. N'oa ket kals a dra, avoualac'h oa evit eur persoun *intru.* Kerkent ha m'en em gavaz enn iliz, ec'h en em lakeaz da viska he zillad oferenna ; epad m'edo oc'h en em viska, kloc'h ofern a oue sounet, hag ar zoudardet a ica, dre ar bourk, da lavaret d'an dud edo ar persoun nevez o

vont da oferenna. Kaer oue sini ar c'hloc'h ha gervel an dud, den na deuaz var dro. Eun heur hed-a-hed oa bet ar persoun *intru* er segreteri, he zillad oferenna var he gein, o c'hedal tud da zont d'he ofern. Den na deuaz er meaz euz he di ; ne oue ket zoken kavet eur bugel da respount ouc'h an ofern. O velet kement-se, ha skuiz o c'hedal, me gred (ne gaf ket dign e viche dre vez e viche bet, avad, rak an nep a nac'h he relijion hag he Zoue, n'en deuz mez dirak netra), ar persoun *intru* a lavaraz da gabiten ar zoudardet oa guell d'ezho lezer an ofern a gostez ha mont d'an ti-kear evit lakaat var baper oa hen guir bersoun Plougerne. Ar c'habiten a ioa nec'het avoualac'h o velet ne deue den var dro an iliz, hag a respountaz :

— Ia, guelloc'h eo d'eomp. Eno da viana e kavimp tud, rak ma ne deu ket ar pennou braz anezho ho-unan, me a gaso va zoudardet d'ho c'herc'hat ; an urz-se a zo roet dign e Lesneven.

Ar pez a oue lavaret a oue great. Ar persoun Gall a ziviskaz he zillad oferenna, hag a ieaz da gaout ar zoudardet d'an ti-kear.

Ker goullo oa an ti-kear evel an iliz ; n'oa ket eur penn kristen ennhan. Neuze ez eaz drouk er c'habiten hag e c'hourmennaz da lod euz he zoudardet mont da ober tro ar bourk, ha digas gantho ar goazed a gafchent enn ho c'hear. Ar zoudardet a ieaz da ober tro ar bourk, mez dre ma'z eant e kavent komzou rok ; den na deuaz gantho, hag an oll a zelle a gorn outho. O velet kement-se, e krogaz aoun ennho hag e tistrojont da gaout ho c'habiten. Heman a grogaz aoun ennhan ive, o klevet peger rok oa an dud. Petra oa hen hag he zoudardet etre daouarn Plougerneiz, mac'h en em zavont en he enep ?

Nann, den n'en em zavaz ; pep hini a jommaz sioul ha didrouz enn he di. Kenteliet mad oa bet an oll var an draman. Gouzout a reat pegen didruez ha peger kriz e veze ar republikaned, dreist pep tra pa veze roet abek d'ezho. Den ne lavaraz goal-gomz, mez den ebed ive na deuaz muioc'h var ho zro enn ti-kear, eget n'oa bet enn iliz.

O velet-se, ar c'habiten a gasaz pevar zoudard var varc'h da Lesneven da gerc'hat soudardet-all hag a lakeaz taboulinat dre ar bourk e viche barnet raktal d'ar maro an nep a esache ober an disterra drouk d'he zoudardet. Lakaat a reaz ouc'hpenn divazoulenna ar c'hleier, gant aoun na vichent

sounet, epad an noz, da c'hervel ar barrisioniz da zont d'ar bourk varnezhan. Goude-ze e lakeaz pevar zoudard, daou var loan ha daou var droad, da ober goard var an ti-kear, el leac'h m'edo o krena gand he bersoun *intru*. Ar re a ra fall a vez aounik. Den ne reaz van dre Blougerne ; pep hini a ieaz d'he vele, glac'haret evit guir, mez leun a fizianz e Doue.

Antronoz vintin, da beder heur, oa chaok ha glabouz dre vourk Plougerne. Petra ioa 'ta a nevez ? N'oa netra a nevez nemed m'oa deuet, en dro-man, eur strollad mad a zoudardet da Blougerne. Etre mil ha daouzek-kant a ioa anezho, hag ouc'hpenn eur pez kanol hag en doa eur ginou du. Breman n'o deuz ken a aoun, ha setu perak e reont kement a drouz. Evit dihuna an oll er bourk hag e tro-var-dro, pemp soudard a zavaz enn tour ha gantho peb a vorzol houarn evit skei var ar c'hleier, rak, evel a ouzoc'h, n'oa bazoulenn ebed ennho. A benn eur pennad goude an traou-ze, var dro eur c'houeac'h heur bennag, ar persoun Gall a ieaz d'an iliz, forz soudardet enn dro d'ezhan. Hag hen a lavaraz he ofern ? Ne oufen ket her lavaret d'ehoc'h, rak den euz a Blougerne na ieaz var he lerc'h. Marteze enn dro-man unan-bennag euz ar zoudardet en doa respountet he ofern d'ezhan.

Var dro eiz heur e oue dijuni. Eun daol a ioa savet e porz ti-kear ; kement tra vad a oue kavet e pep ti a oue digaset di : guin ha guin-ardant a oue a forz, ha, pa zavaz ar zoudardet diouc'h an daol, oa ker ruz ho fenn ha kribell eur c'hillok. Goude-ze e ouent kaset, etre teir lodenn, da ober tro ar barrez evit digas gantho d'ar bourk ar pennou brasa euz ar barrez hag ho lakaat da anaout ar persoun *intru* Gall, evit persoun guirion Plougerne.

Teir heur goude kresteiz oa pa zistrochont enn dro, ha n'oa den ebed gantho. Dre ma'z eant, e kavent enn tiez tud rok, hag a lavare d'ezho : « Grit hervez ho faltazi gand ho persoun ; lakit-hen enn hon iliz, mar kirit, pa'z eo guir oc'h ar vistri ; evidon-me ne dign ket var dro. Me ne ran droug ebed d'ehoc'h, ha ma esait ober droug d'in-me, abarz nebeut parrez Plougerne a zo var zao, hag hini ac'hanoc'h ne d'ai e beo ac'halenn. » Ar c'homzou-ze a dorraz var ar zoudardet. Eur guelienn vrao oant, evit guir, mez petra oa mil pe daouzek-kant den etre daouarn Plougerneiz, ma viche eat drouk mad ennho ?

O velet an dro a gemere an traou, an hini a ioa e penn an

oll zoudardet, ar c'holonel, pe n'ounn ket petra oa, a skrivaz, var eun tamm paper hag her stagaz ouc'h moger tikear ha var dor an iliz, ar c'homzou-man en doa lakeat da daboulinat araok dre gement kougn a ioa er bourg : « Plougerneiz, goazed ha merc'hed, rei a rear d'ehoc'h da anaout eo lakeat da bersoun d'ehoc'h, a berz ar Republik, ar Gall, belek sentuz ouc'h lezennou he vro. An nep a ielo a eneb-d'han, a ielo a enep lezennou ar c'houarnamant, hag a vezo barnet, gant ruzder, evel eun torfetour. Diskleria a rear d'ehoc'h c'hoaz, e chommo aman, e Plougerne, d'hen diouall, pevar c'hant soudard hag a vezo bevet ha paet divar ho koust. Kemennet hoc'h gant lealded, d'ehoc'h eo da ziouall. »

Evit komz er c'his-ze, araok mont kuit, ar c'holonel a ranke beza c'hoenn enn he lerou. Aoun en doa rak Plougerneiz ; ma n'en em zave den eneb-d'han, den ken nebeut na blege d'ezhan. Eun nozvez bennag marteze an oll a c'helle en em zevel a eneb ar zoudardet, ha neuze.....

Evel a lavaraz ar c'holonel a c'hoarvezaz : pevar c'hant soudard a jommaz e Plougerne da ziouall ar persoun *intru*, ha bemdez, d'ho guelet ha da c'houzout penaoz ez ea an traou, e teue euz a Lesneven eur c'hant pe eur c'hant-hanter-all hag a ranket da veva ive kerkouls hag ar re a jomme er bourk. Ar c'holonel avad ne deue ket var dro, re a aoun en doa rak Plougerneiz, a ioa chommet ker rok dirazhan. Va c'hredi a c'hellit, meur a vennek a goustaz da Blougerneiz bevanz ha lojeiz ar zoudardet-se, rak ne ket an traou falla a zebrent nag a event. Evelato, Plougerneiz a jommaz sioul. An Aoutrou Poulpiquet, persoun Plougerne, bet abaoue eskop Kemper, Per Abian, ar mear hag ar pennou kenta euz ar barrez, a ioa en em glevet da jomm stard ha kren enn ho feiz ep esa enebi ouc'h ar re a gase an traou enn dro er vro hag a ioa an nerz gantho. Sonjal a rea d'ezho ne badche ket pell ar goall draou-ze ; kaout a rea d'ezho e viche abarz nebeut skubet an dud fall-se divar an douar, evel ma kas an avel da netra ar c'hoummoull a laka avechou du an oabl. Fazia a reant. Mez piou, d'ar mareou-ze, en diviche kredet e viche deuet hor bro baour da veza ken difeiz, ker zot, ken diskiant, ker kounnaret ha ker kriz ? N'euz forz, en em glevet oat da jomm sioul, ha den ne finvaz e Plougerne.

Souezet hoc'h marteze o klevet kement-se, hag o velet n'euz en em gavet drouk ebed gand ar re a jomme ep senti

ouc'h ar republikaned ? Arabad eo d'ehoc'h beza. Ar pez a zo bet kaoz ma'z euz bet kement a drubuill e kals a barresiou, eo ma'kavet ennho tud hag a iea a du gant an dispac'herien, tud hag a felle d'ezho en em binvidikaat divar goust an nesa ha divar goust an ilizou, pe en em zaotri e pep viltansou. Ia, avoualac'h oa eun den fall er c'his-se enn eur barrez, hag e viche bet eur c'hi-koun e viche zoken, evit hada an tan var he lerc'h ha lakaat pep tra en diroll. Hogen e Plougerne, a drugare Doue, ne oue kavet den ebed evel-se. Paour ha pinvidik, eno ec'h en em glevet-oll hag ec'h en em garet er guel a Zoue.

Na dit ket da gredi ken nebeut e viche bet an aoun pe ar spount o viret ouc'h Plougerneiz da herzel ouc'h ar republikaned ! Nann, den e Plougerne n'en doa aoun, den na grene. Oll e voat prest da vont d'an emgann ma viche red. An oll a jomme sioul, abalamour ma c'houient oa kuzet mad ho beleien ha ma chomchent gant-ho keit ha ma viche izomm.

Dre gement-man e velit oa feiz, ha feiz doun ha stard, e kaloun Plougerneiz. Doue, a gaf dign, n'en deuz ket ankounac'heat madouberou ar re goz, rak abaoue ar feiz ne deuz great nemed en em astenn hag en em grenvaat muioc'h mui e Plougerne. Ha mar hoc'h euz c'hoant da glask tud da vont a du gand an dud difeiz ha dizoue, evel ma'z euz kals herrio, na dit ket da glask da Blougerne. Ma n'am c'hredit ket, kountit, mar kirit, ped a vugale Plougerne, beleien, leanezed, frered, a zo e Breiz hag er broiou-all o prezeg an Aviel hag o teski d'ar vugale lezennou Jesus-Christ, hag e velfot eo atao grichennet mad ar feiz e Plougerne.

Abalamour d'ar pez a lavaran d'ehoc'h, den 'ta na finvaz e parrez Plougerne. Evelato ar zoudardet hag ho fersoun *intru* a jommaz eno pevar miz penn-da-benn. Bep sul, ha bemdez zoken er penn kenta, ar persoun *intru* a zoune he gloc'h evit kemenn d'an oll edo o vont da lavaret he ofern ; den ne deue var he dro na da zul na da bemdez. Skuiz o velet e varve tud, ho lakeat enn douar, hag e c'hane bugale ep ma teue den d'her c'hlask ; inouet o lavaret he ofern eb den ouc'h her selaou, ar persoun *intru* a ieaz kuit eur vintinvez. Den ne c'houie da beleac'h oa eat. Lod a lavar oa deuet Doue da bikat he galoun o velet feiz stard Plougerneiz, rak gouzout ervad a rea oa kuzet, dre ar vro, beleien hag a gofesea an dud araok mervel hag a vadeze ar vugale

en eur zont var an douar ; salo e ve guir ? Ar pez a zo guir avad, eo tri dervez goude, ar zoudardet a ieaz ive enn ho hent, na den goude-ze ne deuaz da ober nec'h da baotred Plougerne.

---

## DAOUZEKVET PENNAD

**Plougouloum, — Sibiril, — Kleder, — Plouescat Guinevez, — Trelez**

Etre Kastel ha Lesneven ne deaz ket an traou evel e Plougerne. Dre eno e voat kouezet a daol var ar veleien, ep m'en doa den klevet hano a netra. Setu ama penaoz e c'hoarvezaz an dra-ze :

Lavaret am euz d'ehoc'h dija, ha n'em c'hretfoc'h ket muioc'h breman eget a ziagent, oa an divroidi eo ar re a rea ar muia drouk hag an traou goasa enn hor bro. Ar pez a c'hoarvezaz etre Lesneven ha Kastel enn diskouezo d'ehoc'h c'hoaz koulskoude eur veach-all.

Eun den hanvet Tunk, euz n'ounn dare pe vro, a ioa deuet abaoue eun daou pe dri bloaz bennag da lavaret d'an Arvoriz enn doa prenet an aod a zo dirag Guinevez, Trelez ha Goulc'hen, hag a ia euz a Blouescat da Blouneour-Dreaz. Evit diskuez oa perc'henn d'ar gompezenn-ze, ec'h en em lakeaz da ober dre an treaz kleuziou evit merka ar pez a ioa d'ezhan, ha kanoliou bian evit ober holenn, var he veno. Ne deuaz ket an traou da vad ganthan. Lod a lavar e savaz ar veleien a dro-var-dro en he eneb, abalamour ma kavent guelloc'h guelet ar gompezenn dreaz-se o chomm da letoun da beuri gand loened ar beorien, eget he guelet perc'hennet gand eun den epken, a c'helle he c'hloza pe he fermi da unan-bennag, ha, dre-ze, miret ouc'h ar paour da gaout he vioc'hik hag eur banne leaz da zouba he vern. Lod-all na lavar e c'hellaz ket dont a-benn da ober holenn hervez he vennoz, hag en doa enn aner dispignet forz

guenneien. Petra a zo guirion euz an daou dra-za ? Marteze int guirion ho daou. Marteze ive an Tunk n'en doa guir ebed en aod-se. Ar pez a zo guirion da viana, eo e rankaz an Tunk mont kuit, hag ar mor a deuaz adarre dreist he ganoliou hag he gleuziou, kerkouls enn aod Goulc'hen hag enn aod ar C'hernik ; ha loened ar beorien a c'hellaz mont a nevez da beuri el leac'h m'oa bet perc'hennet gant an Tunk.

An Tunk ive 'ta a dlie beza diez he benn, ha setu perak ez eaz a du gand ar republikaned ; ha pa gavaz he grok, ne zaleaz ket da goueza var dud ha n'o doa great marteze drouk ebed d'ezhan. Kerkent ha mac'h en em gavaz beac'h var ar veleien, e lavaraz outhan he-unan :

— It atao, beleien ha paotred rok Plouescat, Guinevez ha Trelez, me hen talvezo d'ehoc'h.

Haz ez eaz, kasoni enn he galoun, sonjou kriz en he benn, d'en em ginnik d'an hini a gase, en hano ar republik, an traou en dro e kear Gastel, hag e lavaraz d'ezhan oa den da gregi e kement belek dizent a ioa etre Kastel ha Lesneven, a-hed an aod, ha d'ho c'has oll, er memez dervez, d'ar prizoun, gand ma viche roet d'ezhan tri-ugent soudard epken. Tud er c'his-se, kriz, digaloun ha n'o doa netra da goll, eo a glaske ar republik, ha setu perak e oue an Tunk digemeret mad, ha setu m'oe roet d'ezhan dioc'htu tri-ugent soudard da joaz e touez ar zoudardet a ioa neuze e Kastel.

Choaz an Tunk ne oue ket pell evit beza great ; ne ket ar c'halounou tenerra a ieaz ganthan, hag antronoz, mintin mad, araok m'oa deiz, edo o vont euz a Gastel.

Kenta parrez a gaver var an hent eo Plougouloum. Eno oa persoun an Aoutrou Lejeune, ginidik a Lannilis, den skiantek meurbed ha karet dreist ar barr gand he barrisioniz. P'en em gavaz ar zoudardet, an Aoutrou Lejeune n'oa ket c'hoaz diskennet euz he gampr. Kaout a rea d'ezho n'o doa nemed kregi ennhan hag her c'has gantho, evel ma kas ar c'higer an danvad d'ar gigerez. Ne anavezent ket Plougouloumiz. An trouz o doa great a lakeaz an oll var zao er bourk hag a dro-var-dro. N'oa ket eun hanter-heur abaoue m'edo ar zoudardet e Plougouloum, ha dija ouc'hpenn mil den, etre goazed ha merc'hed, a zo enn dro d'an iliz ha d'ar presbital ; oll int deuet evit miret na daio ho fersoun gant ar zoudardet ; rok int, hag abarz nebeut, ma ne zioualleur, an taoliou baz hag an tennou fuzil marteze, a ia da vont enn dro.

An Aoutrou Lejeune a vele petra a ioa o vont da c'hoarvezout, hag a deuaz euz he di evit mont d'an iliz. An oll a ieaz var he lerc'h. Sevel a reaz er gador-zermoun hag e lavaraz d'he barrisioniz : « C'hoant a zo da lakaat ac'hanoun
» da doui senti ouc'h lezennou faoz ha diroll ; n'her grign
» bikenn, hag alia a ran ac'hanoc'h da ober eveld'oun. Ma
» ne douan ket e rankign, eme ar zoudardet, bale gantho
» d'ar prizoun, pe mont kuit hag ho tilezer. Mont kuit a rign,
» mez ho tilezer, biken, biken. Lezomp ar barrad goall-
» amzer-man da vont dreist hor penn ; abarz nebeut aman,
» me a vezo adarre distro en ho touez. Mar kirit choum
» sioul, ar zoudardet a ielo enn ho hent eb ober droug da
» zen. Me, euz va zu, a zalc'ho mad d'am ger, ho kuitaio
» herrio hag a glasko enn tu-bennag eun tamm kuz. Kenta
» ma c'hellign, me a zistroio adarre da Blougouloum, hag
» a vezo adarre ho persoun hag a jommo ganeoc'h ken na
» deuio Doue d'am gervel da vont d'he Varadoz. »

An oll a zentaz ouc'h an Aoutrou persoun. Ar pennou kenta euz ar barrez a en em glevaz gand an Tunk, hag ar zoudardet a ieaz kuit. An Aoutrou Lejeune, evit derc'hel mad d'he c'her, a ieaz ive epad eun dervez du guzet e koajou Kerouzere; mez antronoz, e teuaz da guzet e ti tud euz a Blougouloum hag hen diouallaz mad, rak ne oue ket dizoloet. Goude an dispac'h, e tistroaz d'he iliz parrez a Blougouloum, n'en doa guelet nemed a bell pemp bloaz a ioa, ha d'he bresbital, el leac'h ma'z eo marvet, karet gand an oll.

Euz a Blougouloum, an Tunk a ieaz da vourk Sibiril; n'euz ket ouc'hpenn eun hanter-heur vale etre an daou vourk. Araok m'oa en em gavet, tud vad a ioa bet o kemenn an Aoutrou Breton, persoun euz ar barrez. Heman ne reaz van ebed; chomm a reaz dispount da c'hedal ar zoudardet. Ne ket evit ar veach kenta m'en doa krok gand ar republikaned. Meur a veach, enn he lizeriou hag enn he zermoniou, en doa ho diskuliet evel tud difeiz ha dizoue, tud hag o doa c'hoant da zisplanta ar relijion euz a galoun an oll. Meur a veach oa bet gourdrouzet gand ar re a ioa mistri e Kastel; ha mar kirit lenn leor an Aoutrou Levot, e velfot eno ar pez a gountan d'ehoc'h aman, ha kals a draou-all c'hoaz hag a ziskouezo d'ehoc'h oa an Aoutrou Breton eun den a benn ha stard enn he gredenn. Abalamour da ze e chommaz enn he bresbital, rok an tamm anezhan, da c'hedal ar zoudardet.

Kerkent ha m'ho guelaz o tont er porz, ez eaz var dreujou he zor hag e c'houlennaz digantho petra glaskent.

— Ar Breton, persoun Sibiril, eme an Tunk.

— Me, emezhan, eo an Aoutrou Breton; petra hoc'h euz da ober ganthan ?

— Her lakaat da doui senti ouc'h lezennou ar c'houarnamant. pe her c'has ganeomp d'ar prizoun.

— Mad, me her lavar d'ehoc'h, an Aoutrou Breton ne zento biken ouc'h lezennou diroll ha difeiz ar c'houarnamant hoc'h euz great etrezoc'h c'houi, tud dizoue.

— Mad, d'ho tro, me a lavar d'ehoc'h ive ez aio neuze ganeomp-ni d'ar prizoun, ha raktal zoken.

— Ne d'aio na raktal na divezatoc'h d'ar prizoun; ha mar grit an neuz epken da gregi ennounn, va farrisioniz a-bez a gouezo varnoc'h ha ne d'aio ket unan ac'hanoc'h kuit da lavaret d'ar re-all e peleac'h e viot marvet.

Komzou ken dichek a zistanaz penn an Tunk; distrei a reaz varzu he zoudardet, en eur lavaret :

— Lezomp heman, ar penn-beuz diskiant-man, enn he di; lavaret euz dign, araok dont euz a Gastel, ne vez jamez kavet tu vad ebed d'ezhan. Deomp d'an iliz; eno, me gred e kavimp eun dra-bennag.

Ar zoudardet a gave ken eaz mont enn ho hent evel chomm da glask trabas ouc'h an Aoutrou Breton, hag a droaz ker buan kein evit mont d'an iliz. Ar pez a lavaraz an Tunk a ioa guir; daou zac'had arc'hant a oue kavet, arc'hant ar paour hag hini ar sent. N'oa ket bet a amzer d'ho c'huzet; ho daou e ouent laeret. Ha petra a rea d'an Tunk ha d'he zoudardet da biou oa an arc'hant-se ? Daoust ha laeroun ken didruez evel ar republikaned a zell ker pis-se ouc'h an traou ?

Fouge ennho o veza gellet en em zispega kerkouls marc'had diouc'h eun den ker rust ha ker garo hag an Aoutrou Breton, ha breman leun ho godellou a arc'hant, ar zoudardet a ia laouen varzu Cleder. Eno oa tri belek hag a ioa bet gourc'hemannet d'ezho, eiz dervez a ioa, mont da Gastel da ober ho le, pe ho *zermant*, mar kirit. Hini anezho n'en doa sentet; setu perak e kave d'an Tunk n'oa netra da ober nemed kregi ennho hag ho c'has ganthan. Mez tro goullo a reaz. Ar veleien a ioa eat da guzet, ha ne gavaz netra nag er presbital, nag enn iliz. Setu perak ne zaleaz ket hag ez eaz var eeun varzu Plouescat.

Pa deu ar bleiz euz he goat da glask he breiz var ar meaz, an oll a gri : Harz ar bleiz ! Pa oue guelet ive an Tunk hag he zoudardet o klask beleien hag o laerez ilizou, an dud vad a gase keleier euz an eil bourk d'egile. Abalamour da ze ne gafchont ket muioc'h a veleien e Plouescat eget n'o doa kavet e Cleder.

Betek aman, an Tunk ne rea ket kals forz pe en diviche paket beleien pe n'en diviche ket, rak ouc'h beleien Plougouloum, Sibiril ha Cleder, n'en doa ken drouk nemed an drouk o deuz an dud fall ouc'h an dud vad. Mez aman ne ket ar memez tra. Beleien Plouescat, Guinevez ha Trelez, eo o doa great droug d'ezhan, var he veno, o viret outhan da ober holenn en aot ar C'hernik, hag, e guirionez, ear ar vro eo ez oa. Setu perak ez a diez he benn, o velet ne gaf hini ebed er gear euz a veleien Plouescat. Koulskoude ho hanoiou a ioa ganthan merket mad var baper ; n'oa ket zoken espernet eur c'hloarek iaouank, an Aotrou Got, bet abaoue persoun e Cleder, ha rener Kastel en doa roet urz d'ezhan, var he c'houlen, da veza didruez en ho c'henver ha d'ho c'has oll d'ar prizoun da Vrest.

Diez he benn, an Tunk a iea dre ruiou Plouescat en eur c'houlen digant an oll kelou euz ar veleien. Enn aner e c'haloupe, den ne zigoraz he c'hinou ; koulskoude meur a hini a c'houie e peleac'h oa kuzet ar veleien. O velet ne gleve netra gand den, e lakeaz embann dre bevar gorn ar bourk, gand he zoudardet, oa deuet d'ar presbital Herve Gorrebloue da glask unan euz ar veleien da vont buan-habuan da rei sakramant an Nouen d'he vevel, a ioa faoutet he benn gand eun taol ru digant ar marc'h limounn. A benn eur pennad goude-ze, e oue great kloc'h-galf, evel evit ar badichantou, hag e oue adarre embannet, dre ar bourk, oa enn iliz eur c'hrouadur toc'hor o c'hedal eur belek d'he vadezi. Den na deuaz da glask ar veleien, rak anat oa d'an oll n'oa an traou-ze nemed gevier. Ma viche bet izoum euz a unan-bennag anezho, ne ket soudardet an Tunk a viche bet karget euz ar gevridi-ze.

Ne zivinfac'h biken ar pez a deuaz e penn an Tunk, o velet n'oa ket evit diboufa unan epken euz a veleien Plouescat. Lakaat a reaz adarre embann oa daou zen iaouank enn iliz o c'hortoz eur belek d'ho eureuji. Daoust ha ne c'houie ket, an den diskiant a zo anezhan, e ranker, araok dimezi, beza embannet teir gueach enn iliz, epad an ofern-bred, hag

evelse e tlie ar veleien gouzout peur o doa eureujou da ober ? Me gred e ranke beza dallet gand an drouk a iòa ennhan. Ma ne reaz den a van o klevet klask ar veleien da rei an Nouen hag ar Vadiziant, e rejeur nebeutoc'h a van c'hoaz o klevet traou ken diskiant.

O velet ne c'helle ket dont a-benn euz he daol, an Tunk a sonjaz neuze rei da zibri ha da eva d'he zoudardet. Bernicot a zalc'he, d'ar mareou-ze, eun hostaleuri vraz, d'ar c'hreisteiz d'ar presbital, e korn ar vered koz. Eno e oue gourc'hemennet aoza ho fred d'an Tunk ha d'he dud, ha, va c'hredi a c'hellit, ne oue espernet na kik, na bara, na guin, na guin-ardant, na kement tra vad a oue kavet enn ti. Leiz kof a oue debret hag evet, ha glabouz a forz a ioa gand ar zoudardet, pa deuchont er meaz ; tomm oa d'ho ginou, e fesoun. Pae ar paour keaz Bernicot n'oa ket bet braz : ne oue ket zoken lavaret bennoz Doue d'ezhan. Brao c'hoaz oa bet d'ezhan, var ar gount a rea, pa n'oa ket bet bruzunet kement tra a ioa enn he di.

Euz a Blouescat, an Tunk a ieaz da Lanzeon (1), e kichenn menez ar C'hour. Mont a rea di abalamour m'en doa drouk ouc'h Paol Inisan, divar benn aot ar C'hernik, hag abalamour m'oa gourc'hemennet d'ezhan kas ganthan d'ar prizoun an Aoutrou Ian-Klauda Inisan, persoun Plouzane, deuet d'ar gear, da di he vreur, Paol Inisan, ha n'en doa ket falvezet ganthan senti ouc'h lezennou ar republik.

Pell araok m'oa digouezet an Tunk e Lanzeon, oa bet Guillou Gaer, euz a Bontpolodou, o lavaret d'an Aoutrou Inisan kemeret an teac'h, rak edo erru ar zoudardet d'her c'herc'hat da vont d'ar prizoun, ha d'ar maro zoken marteze. He vreur, Paol Inisan, hen alie ive, en eur vouela zoken, da vont da guzet.

— It, va breur, emezhan, it da guzet. Kezek mad ha lijer a zo em marchosi ; kerent hon euz e Guiniventer hag e Sizun ; digemeret mad e viot gantho ; savit var varc'h, ar *Morian* a zo an dibr var he gein ouc'h ho kedal, ha paotred ar republik n'o deuz loan ebed ker prim hag hennez. Savit var ar *Morian*, va breur !

---

(1) Mar teu da henvel, pa vez red, hano he dad koz a Lanzeon, ha breur he dad koz, persoun Plouzane, an hini en deuz skrivet kount Ian Pennors, ne ket evit en em veuli nag evit en em fougeal eo, mes evit lavaret ar virionez. E levr an Aoutrou Levot, a zo komzet d'ehoc'h anezhan, hag er skridou chommet e ti-kear Guinevez, e c'heller guelet divar ho fenn, kals muioc'h eget na lavareur aman.

— Bennoz Doue did, va breur Paol, eme an Aoutrou Inisan; digaset oun kuit euz a Blouzane abalamour n'am euz ket touet, mez euz a Lanzeon, euz an ti m'oun ganet ennhan, ne dign ket kuit nemet kroget e ve ennoun. Evit gloar Doue em euz savet tour Guinevez hag iliz Plouzane; tremen daou-ugent vloaz a zo abaoue ma'z oun belek; guella ma c'hellen am euz great evit distrei an dud divar an hent fall hag ho lakaat var an hent mad; direbech oun, a gredan, dirag Doue; n'em euz aoun rak netra. Deuont pa girint ar republikaned, evidon-me ne dec'hign ket.

Hag evit guir, chomm a reaz da c'hedal an Tunk, ne zaleaz ket d'en em gaout.

E Lanzeon ne oue ket pell an abaden; n'oa nemed unan da baka, hag edo eno dirag an oll; hag ouc'hpenn, kals a ioa c'hoaz da ober araok an noz, hag eman teir heur o vont da zini. Kroget e oue enn Aoutrou Inisan; staget e oue d'ezhan he zaouarn, an eil ouc'h egile, adren he gein, hag epad m'oa lod euz ar zoudardet oc'h ober an dra-ze, lod-all a ioa eat da furcha an ti da glask traou da eva ha da laerez, ma kafchent. Guin Bernicot a ioa uzet e fesoun, rak en em lakaat a rejont da eva ker goaz ha biskoaz; ha goude beza evet, e lakechont c'hoaz boutaillajou enn ho zier da vont gantho.

Euz a Lanzeon da vourk Guinevez, n'euz ket pell, tri c'hard-heur vale da hirra. An Aoutrou de Bonnemetz, persoun Guinevez, n'edo ket he hano gand an Tunk; mez evel m'en doa great taol guenn e Cleder hag e Plouescat, en doa c'hoant d'en em zigoll enn eun dra bennag. Daoust, ouc'hpenn-se, ha sellet e viche ker pis ouc'h ar pez en diviche great, pa en em gafche e Lesneven? Abalamour da ze e troaz divar an hent braz hag ez eaz da Vinevez. An Aoutrou de Bonnemetz en doa great evel an Aoutrou Inisan, chommet oa da c'hedal ar republikaned. Ne oue ket ive 'ta diez kregi ennhan. An amzer a ioa berr, hag an Tunk a rankaz mont kuit gand ar pez epken en doa kavet er presbital. Evelato, p'edo o vont abiou Kroaz-ar-Born, e tistroaz varzu ar bourg en eur lavaret :

— It atao, Gorrekear ha maner ar Skillou, bezet dinec'h; me a deui divezatoc'h da c'houzout ha guin mad hag aour melen a zo e ialc'h Loranz Soutre ha Fanch Cabon.

Loranz Soutre a ioa o chomm e Gorrekear, ha Fanch Cabon er Skillou. Beza oant euz an ezac'h guella ha pinvi-

dika a Vinevez ; setu perak an Tunk en doa drouk outho. E fesoun, kristen mad ha republikan a zo daou dra hag a zo diez d'en em lakaat d'en em glevet.

Bale a rea an Tunk hag he zoudardet varzu Trelez, rak persoun ar barrez-se a ranke da gaout. En eur vont abiou chapel Lochrist-an-Izelvet, an Aoutrou Inisan hag an Aoutrou de Bonnemetz a en em daolaz d'an daoulin evit en em arbedi ouc'h an Aoutrou Christ benniget ; n'oant ket evit dezelei ho fenn, rak staget oa d'ezho ho daouarn adre ho c'hein. Ho fedenn a oue kalounek, mez ne oue ket hirr, rak a veac'h m'oant daoulinet, ma krogaz daou pe dri zoudard e pep hini anezho ; sevel en ho za hag ho bunta var hent Lesneven a rejont en eur lavaret d'ezho gand eur c'hoarzadenn iudaz :

— Baleit, kos-beleien ; e kastel Brest o pezo amzer da bedi ho Touc, rak ne gredan ket e teufac'h kuit ac'hano varc'hoaz.

— Nag er zizun a zeu ken nebeut, eme ar re-all.

Persoun Trelez, an Aoutrou Cloarec, a ioa ive he hano gand an Tunk. Ne voue ket pell evit mont euz a Lochrist di. Aa Aoutrou Cloarec a ioa en iliz o kovez. Ne voue ket lezet da beurachui kofez an hini a ioa ganthan, evel m'oa lezet an Aoutrou Poullaouec, persoun Lokournan, da achui he ofern. Aoun a voa n'en diviche ive kemeret an teac'h. Abalamour da ze, kerkent ha ma oue en em gavet enn iliz, an Tunk a lavaraz d'he zoudardet terri dor ar gofesion a doliou kroz-fusil, ha tenna, divar bouez he zillad, an Aoutrou Cloarec er meaz, ma teuche da enebi. An Aoutrou Cloarec ne enebaz ket, ne dalie ket ar boan ; raktal e oue, evel d'an daou velek-all, staget, gand eur gorden, he zaouarn d'ezhan adre he gein. Goude-ze e oue furchet an iliz evit klask arc'hant santez Vendrok. Ne oue kavet netra ; arc'hant an iliz, kerkouls hag an traou sakr, a ioa kuzet er vered, eur mean bez ouc'h ho golo.

Mar lavarfen d'ehoc'h ez eaz goude-ze ar zoudardet d'ar presbital da eva ha da lounka, e lavarfec'h dign ne gountan d'ehoc'h nemed ar memez traou, ha kounta atao ar memez tra a zo inoui an dud. Mad, petra a fell d'ehoc'h ? N'ounn evit kounta nemed ar pez a zo guir, ha, dre ma'z eant, ar zoudardet ne reant nemed eva, dibri ha laerez.

Bourg Trelez a zo var eun dorgen huel, hag ac'hano e veler a bell a dro-var-dro. Klevet a reat tud o kaozeal

a-bell, ha, diouc'h an trouz, ho c'homzou a ioa rok. An Tunk a deuaz er meaz euz an ti da velet petra a ioa a nevez ; anaout a rea ar vro-ze, ha n'oa ket ep enkrez. O sellet dirazhan, e velaz var an hent braz, dirak Kroaz-ar-C'hildu, eur vandennad vad a dud. Lod a ioa gantho peb a benn-baz, lod-all peb a geuneuden, lod-all peb a forc'h houarn, lod-all, peb a grok ; hag oll ez eant hag e teuent var an hent braz, skerj ho fenn, entanet ho daoulagad. Ar re-ze oa Ploueskadiz, Guineveziz ha Treizlez, eat kounnar ennho o velet ho beleien o vont gant soudardet ar republik. An Tunk ne oue ket pell evit divinout ar pez a ioa o vont da c'hoarvezout ganthan ha gand he zoudardet ; edont oll o vont da veza lac'het a daoliou baz, a daoliou peul, a daoliou forc'h hag a daoliou krok. Distrei a reaz buan d'ar presbital : kuzulia a reaz eur pennadig he zoudardet, ha kerkent e oue guelet pep hini oc'h en em gempenn da vont enn hent.

E leac'h diskenn da Groaz-ar-C'hildu, var an hent braz, an Tunk a lakeaz he dud da ziskenn, oc'h en em guzet a-hed ar c'hleuziou, dre an tu a-enep, da bount ar Zeaz, evit ho c'has dre an hentchou 'a-dreuz ; aoun en doa na viche deuet an dud divar ar meaz da lammet varnhan. Goude beza tec'het er c'his-se, evel dre laer, ez eaz abiou Plouider, ep mont er bourk, hag ec'h en em gavaz e Folgoat diouc'h an abardaez ; n'en doa ket kredet mont dre gear Lesneven, ha c'hoant tostaat ouc'h Brest en doa ive.

Antronoz, abred dioc'h ar mintin, n'oa ken hano e Lesneven nemed euz an Tunk hag he zoudardet. Klevet oa bet ar pez o doa great araok en em gaout e Folgoat. Mar doa unan-bennag hag a gave mad ha leal ar pez o doa great, an darn-vuia evelato a gave abek ennho, ha setu perag ar mear hag ar re huella e karg, a deuaz da Folgoat da lavaret d'an Tunk lezer da zistrei d'ar gear ar veleien a ioa deuet ganthan enn derc'hent. Mez an Tunk, rokoc'h herrio c'hoaz eget n'oa enn dervez araok, abalamour m'en doa kavet e Folgoat eur vanden a zaou c'hant soudard, hag enn ho fenn eun den hanvet Ducoin, hag a ioa a du ganthan, a respountaz n'en doa mear Lesneven nag he dud netra da velet var he oberou. Hag e tiskouezaz d'ezhan an urz en doa bet digant renerrien Kastel da zestum beleien var he hent ha d'ho c'has d'ar prizoun da gastel Brest. Var gement-se n'oa netra da lavaret, ha Lesnevenniz a rankaz dont d'ar gear eb gellout ober ar vad o doa c'hoant.

An Tunk neuze, mestr da ober ar pez a garie, a en em lakeaz da glask beleien-all e leac'h re Gleder ha Plouescat, o doa tec'het, evel a ouzoc'h, rak c'hoant kaout eun hanterdousen d'an nebeuta en doa. Ho c'haout a reaz eaz avoualac'h. Folgoat a zo bed, hed ar veach, eun iliz brudet meurbed dre ar burzudou a rea ennhi ar Verc'hez Vari, hag ennhi e teue kalz beleien, a-bell kerkouls hag a dost, da lavaret ho oferennou evit pedi ar Verc'hez da bellaat dioc'h hor bro an dud fall a rea kement a zroug. Abalamour da ze, an Tunk ne rankaz ket mont pell da glask. Kaout a reaz eb dale an Aoutrou an Hir, belek euz a Folgoat, an Aoutrou Jacob, kure Loc-Melar, hag an Aoutrou Grall, persoun Lanhouarne. Ho digas a reaz d'ar prizoun da gaout an tri belek-all a ioa eno abaoue an abardaez araok, hag ho c'houeac'h ho c'hasaz ganthan da gastel Brest da c'hedal ma vichent barnet d'ar maro.

---

# TRIZEKVET PENNAD

## An tenna d'ar zort e Plabennec hag e Kastel

Me gred em beuz lavaret avoualac'h d'ehoc'h, en eur gounta ar pez a c'hoarveze dre bevar c'horn hor bro, evit rei d'ehoc'h da anaout e tlie an oll beza skuiz gand kement a fallagriez, a ziskianterez hag a grisder. Ne vioc'h ket souezet eta ma lavaran d'ehoc'h e save krosmol etouez an dud, ha ma klevet hinienno o lavaret, a vouez huel, oa poent derc'hel penn oc'h ar republikaned, ha kas an divroidi d'ho bro. Diez e kavent, hon tudou koz, chomm eb ofern hag ep kofez ho fec'hejou, pell dioc'h an Aoutrou Doue. Abalamour da ze epken e viche, abarz nebeut, en em zavet a-bez Breiz-Izel a enep ar republik, pa deuaz eun dra-all da lakaat, enn eun taol, an traou e belibann.

Evel am beuz diskouezet d'ehoc'h, paotred a republik a rea brezel da dud ho bro. Ouc'hpenn-ze, c'hoantaat a rejont

ober brezel d'ar broiou-all ive, abalamour ma ne felle ket d'ezho ober, enn ho bro, an diskianterez a reant-hi enn hon hini.

An nep a ra brezel a rank kaout soudardet. Araok an amzer ma komzan anezhi, araok an dispac'h vraz, pe an dispac'h kenta, mar kirit, ne d'ea da zoudard nemed an nep a gare. Ar c'hrouadur a ioa d'he dad ha d'he vamm, ha den ne c'helle dont d'her lammet digantho. Neuze ne ranke ket ar mammou paour dizec'ha gant glac'har var ho zreid, nag an tadou terri ha brevi ho c'horf gant al labour, dre an abek m'en doa ranket ho bugel mont da zoudard, pell-pell diouthho. D'ar mareou-ze, an Noblansou a ioa oll soudardet, mez n'oa nemed an Noblanz epken. Kouer a veve ar vro en eur labourat he zouar, hag an Noblanz he difenne a eneb an enebourien. Ma ranke kouer turiat an douar, an Noblansou o doa ive ar blijadur da vont d'ar brezel ha da lakaat terri ho fenn. Pehini oa ar guella? M'en doa c'hoant eur c'houeriad bennag da vont da zoudard, e c'helle mont evit netra, ma karje, hag e teuche kuit d'ar gear pa viche skuiz. M'en doa c'hoant da gaout arc'hant, e rea gand an Noblanz marc'had c'houeac'h miz, bloaz, daou vloaz hag ouc'hpenn, ha, pa viche achu he amzer, e teue d'ar gear, evel ma teu breman ar mevel euz a di he vestr pa vez achu he vloaz. Klevet a rear, herrio enn amzer, ginaoueien o krial: Frankiz, frankiz! Liberte, liberte! Peur ive 'ta euz bet muioc'h a liberte eget na ioa enn amzeriou-ze? Koulskoude ar ginaoueien eo a zo o rei da gredi d'ehoc'h edo aziagent kouer etre daouarn an Noblanz, evel m'eman breman hor loened mud etre hon daouarn-ni. Traou sot ha diskiant eo an traou-ze, mez breman an traou sotta ha diskianteka eo a vez kredet da genta. — Lavarit euz bet eur c'hi bian gand ho kazez, hag e vioc'h kredet dioc'htu!!!

Araok an amzeriou-man, e kavet soudardet avoualac'h hag a iea gand an Noblanz da ober brezel evit ar Roue. Mez breman, piou eo ar c'hristen mad hag a garfe mont mesk-e-mesk gant tud evel ar re am euz komzet d'ehoc'h anezho? Piou a garfe brezellekaat gand tud hag a ra brezel d'ho Doue, d'ho Roue, d'ho beleien, d'an oll dud vad euz ho bro ha d'an estren, var gorre ar marc'had, abalamour ma ne reont ket eveld'ho? Den ebed. Setu perak e rankchont neuze *invanti* an *tenna da zort,* tra griz meurbed, re anavezet breman.

Hogen, e miz meurs 1793, e oue evit ar veach kenta tennet d'ar zort e Breiz. Da Blabennec e teuaz da genta paotred ar republik da esa ober ho zaol hag her c'has da vad. Mez ne c'houient ket petra oa paotred Plabennec. Hini anezho ne d-eaz var dro, den ne lakeaz he zourn er zac'h, rak den n'en doa c'hoant da vont da zoudard. Guelloc'h e kave an dud iaouank chomm er gear gand ho zad hag ho mamm da lavaret ho *Fater* bep noz ha bep mintin, ha da vont d'an ofern da zul, eget n'oa mont da c'haloupat bro, da zarempredi tud difeiz, tud saotret ho daouarn gand goad ar re vad, ha da gaout ar penn torret o stourm ouc'h enebourien n'o doa biskoaz great drouk da hini anezho, ha ne reant nemed difenn ho bro. Kaer o deoue ar pennou kenta a Blabennec alia an dud iaouank da denna d'ar zort, hini anezho na zentaz. Neuze e kaschont kelou a gement-se da Lambezellec, el leac'h m'edo Corbet, eun dispac'her braz, o kas an traou enn dro. Corbet a ziredaz da Blabennec gand eur guchenn soudardet; kaout a rea d'ezhan en diviche lakeat koueriaded Plabennec da zoubla dioc'htu ha da zenti ouc'h urzou ar republik. Mez allaz! ne c'houie ket ouc'h piou en doa effer; den ne rea van evit her c'hlevet. Mont ha dont a rea euz an eil bandenn d'eben, he durban *tricolor* enn dro d'he groaz-lez : kounta komzou flour ha lavaret gevier brao a rea guella ma c'helle; den ne rea van evit her c'hlevet, zoken tec'het a reat diouthan. Petra c'hoarvezaz neuze? Ne oufen ket her lavaret d'ehoc'h. Lod a lavar oa eat drouk e Corbet, hag en doa roet eun taol dourn da eun den iaouank ne felle ket d'ezhan lakat an dourn er zac'h, hag e lakeaz he fri da voada. Ar guel euz ar goad a atizaz an oll; eur iouc'hadenn skiltruz a dregernaz dre bevar c'horn bourk Plabennec, ar bizier a zavaz enn ear, ar mein a gouezaz stank var Corbet hag he zoudardet. Ar re-man a gemeraz aoun; Plabennegiz her guelaz hag a lammaz var Corbet hag her lazaz var al leur-gear a daoliou baz hag a daoliou treid.

Paotred Lannilis a ioa bet kemennet d'ezho gand Corbet dont ive da Blabennec; deuet oant buanna ma c'hellent. Sonjal a reant, paotred kear eveld'ho, dont buan a benn euz a goueriaded diskiant Plabennec. Koueza a reaz ho bizig enn ho dourn pa velchont, oc'h erruout, ar pez a ioa c'hoarvezet gant Corbet. Aoun a grogaz ennho, ha distrei a rechont d'ar gear, d'an nebeuta ker buan ha m'oant deuet. Ar vourc'hisien a zo mad d'en em fougeal a-bell ha da ober

aoun d'an dud divar ar meaz, mez pa ziskouezer an dent d'ezho, e c'houzont brao-braz trei kein buan.

D'ar c'houls-se ive, eur jeneral hanvet Canclaux, a ioa, enn hano ar republik, o kas an traou enn dro e bro Leon a-bez. E Brest edo o chomm. Pa glevaz ar pez a ioa c'hoarvezet e Plabennec, ez eaz eun droug braz ennhan. Toui a reaz dont a-benn euz ar Vretouned, koustche pe goustche, hag ober anezho soudardet d'ar republik, zoken daoust d'ezho. Labour e pezo, jeneral Canclaux, rag ar brud a baotred Plabennec a zo eat dija dre ar vro, ha dre oll oar var zell da harza ouzit. Hag araog ma tui a-benn euz da c'hoant, e vezo laosket meur a denn fuzil ha diskaret meur a zen.

An tenna d'ar zort e Kastel a ioa merked evit an 19 a viz meurs 1793. Galvet oa da vont da lakaat ho dourn er zac'h, an oll dud iaouank a dro-var-dro, beteg Guinevez, Guiniventer, Plouvorn hag ar parresiou-all tostoc'h. Canclaux a c'houie an dra-ze, ha c'hoant a deuaz d'ezhan dont he-unan da Gastel da lakaat an dud iaouank da zenti ouc'h lezennou ar republik. Mez evel oa bet teurket Corbet e Plabennec, ha ma n'en doa ket a c'hoant da goll evel-d'han he vuez, e testumaz an dud a ioa diouc'h he zoare e kear Vrest, hag ouc'hpenn eur *rejimant* soudardet, hanvet *rejimant ar C'halvadoz,* abalamour ma'z oant ginidik euz al lodenn-ze euz an Normandi, hanvet breman Calvados. Ouc'hpenn kement-all a dud, e kasaz ganthan c'hoaz meur a bez kanol, rak n'en em fizie ket avoualac'h enn he zoudardet. En em gaout a reaz e Kastel-Paol daou zervez araok an dervez lakeat evit tenna d'ar zort. Lakaat a reaz sevel teltou e kreiz al leur-gear evit loja he zoudardet. Sevel a ra he ganoliou harp ouc'h an iliz cathedral, tro ho ginou ouc'h an dud.

Epad an noz ha dioc'h ar mintin, deiz an tenna, soudardet ne ehanent da vale, gant ho fuziliou, dre an oll ruiou euz a gear. Mez caer en deoue Canclaux diskouez he zoudardet gand ho fuziliou, hag he ganoliou gand ho ginou du ha spountuz da velet, ne c'hellaz ober aoun da zen. Ar baotred iaouank a dlie tenna d'ar zort, hag ez oant kals, stard var ho zreid, ploumm enn ho za, ho boned *segovii* a-ispill var ho diou skoaz, a valee, eb aoun, dre gear, sioul ha mud da velet. Mud ha sioul oant c'hoaz, rak ne lavarent grik; mez, pa zellet piz outho, e velet ho daoulagad o lugerni

hag e klevet ho c'haloun o lammet enn ho c'hreiz. Henvel oant ouc'h ar goabrenn a zao enn oabl. Goloet eo an heol, du eo an amzer, mez ne strakl ket c'hoaz ar gurun.

Ar mammou ne ziskrogent ket ken nebeut euz ho bugale. Dre ma valeent dre gear, e teuent var ho lerc'h. Anat oa ez oant glac'haret, roudou an daelou a ioa var ho diou-voc'h, mez n'oant ket evit lakaat enn ho fenn e rankche ho bugale ho dilezer. Ho c'hlevet a reer o komz evelhen, pep hini ouc'h he vugel : « Evidoud-te, va map, ne di ket kuit. Ha perag » ez afez ? Daoust ha brezeliou an dud fall-ze a zell ouz» omp-ni ? Ma karfent chomm e peoc'h n'o defe trabas » ouc'h den. Ne ket avoualac'h d'ezho laerez hon ilizou » hag ar c'houentchou ; ne ket avoualac'h d'ezho lakaat » ar veleien er prizoun, pe ho c'has, gant an noblansou, » da glask ho boued er broiou estren, el leac'h marteze ma » varvint gant an naoun, int-hi hag a veve a-ziagent » peorien hor bro, red eo d'ezho c'hoaz mont da glask » trabas ouc'h tud ar broiou-all ; greont da viana ho bre» zeliou er c'hiz ma kirint, gant ho bugale ho-unan, ha » lezont hor re ganeomp-ni. Evit va hini-me ne d'ai ket » gantho. »

Setu ar c'homzou a glevet e kement bandenn dud a valee dre ruiou Kastel. Klemmou hag huanadou hon tud a ranne hor c'haloun ; sevel a reaz ar goad d'hor penn. Mar d'oamp sounn enn hor za araok, breman, o klevet hor mammou, ne reomp kals forz a netra. Ne ouzoun ket petra oamp o vont da ober, pa glefchor eur vandenn o tont var al leur-gear en eur gana ar verz-man, savet enn amzer goz, hag a zo enn eul leor hanvet *Barzaz-Breiz*. Mont a rejomp-oll d'en em heul en eur gana a-unan, hag oc'h en em respount peb eil koublad, au eil bandenn d'eben :

— Petra leret-hu potred iot,
Ha paea ar guiriou a reot?
Evidon-me ne baeign ket!
Guell 've ganen beza krouget!

— Evidon na rign ken nebeut!
Noaz va fotred, va chatal treud :
Na rign ket, m'en toue ru-glaou-tan,
Sant Kado kerkouls ha Sant Ian !

— Me, va danvez a ia da goll,
Da goll ez an enn oll-d'an-oll;
Ken na vo ar bloaz achuet,
'Vo ret dign mont da glask va boued.

— Da glask ho poued na eot ket,
Enn tu ganen ne laran ket;
Mar d'eo trouz ha kann a glaskont,
Kent na vezo de a gaffont.

— Kent an de e kaffont trouz ha kann!
Ni hen toue mor ha taran!
Ni hen toue stered ha loar!
Ni hen toue env ha douar!

Soudardet Canclaux ne c'houient ket petra ganemp, mez o velet hon daoulagad entanet, hor bale dichek ha faeuz, e krogaz eun tamm aoun ennho. Sevel a rechont ho daoulagad da zellet enn dro d'ezho, hag e chomchont sebezet o velet enn oll brenestrou, enn dro d'al leur-gear, hon tadou, hor breudeur, hor c'herent hag hor c'hamaraded, deuet ganeomp da Gastel. Anat oa d'ezho e viche trouz ha kann araok an tenna d'ar zort; kaout a reaz d'ezho n'o doa na poultr, na ploumm avoualac'h evit herzel oc'h kement-all a dud. Mont a rejont d'an ti-kear, pe, pa lavarign mad, d'an Eskopti e doa laeret ar republik goude m'oa eat kuit an Aoutrou de la Marche, an eskop, da c'houlen c'hoaz poultr ha ploumm. Ar mear lakeat gand ar republik, hanvet Prud'hom-Langon, n'en doa ket da rei d'ezho. Canclaux a gavaz d'ezhan edo ar mear oc'h ober goab anezhan, hag en doa c'hoant d'her lakaat da veza lazet, hen hag he zoudardet, gand an dud divar ar meaz. Mont a reaz drouk ennhan; lakaat a reaz he zoudardet da gregi e Prud'hom-Langon ha d'hen digas var al leur-gear. Eno, dirak an oll, e oue lazet a daoliou kleze hag a daoliou kros-fuzil. En eur ober ar muntr-se, e kave d'ezhan edo o vont da lakaat an oll da grena dirazhan ha da lakaat an dud iaouank da denna difre d'ar zort.

Allaz! ne ket an dra-ze a c'hoarvezaz! Prud'hom-Langon a ioa eur mear republikan, n'edo ket ive 'ta e kostez ar Roue, mez eun den a goustianz eeun oa, ha, dre-ze, evithan, n'oa ket euz a Gastel, oa karet avoualac'h e kear. Ar guel euz ar c'horf maro-ze, lazet ken didruez, a lakeaz penn an oll da drei. Drouk a ia ennomp; hon tud a deu, d'ar red, er meaz euz an tiez var ar leur-gear, hag oll a-bez e lammomp var ar zoudardet. Den n'en deuz aoun, bunta a reomp tud Canclaux, hag, enn eun taol, ec'h en em gavomp eharz mogeriou an iliz cathedral; peziou kanol Canclaux a zo kemeret ganeomp, emaint etre hon daouarn. Mes siouaz! den ne oar penaoz tenna gantho! Ar zoudardet, sebezet, a

dec'he enn hor raok; ni a skoe varnezho a daoliou dourn hag a daoliou baz; mesk-e-mesk edomp gantho; c'hoant o deuz d'en em denna a gostez evit en em renka hervez o giz ha gellout tenna varnomp. Lod euz hon tud-ni a ioa ive fuziliou gantho hag en em lakeaz da denna varnezho, breman pa'z int dispartiet dioc'h ouzomp. Ar zoudardet a dennaz ive, ha kear Gastel a dregernaz epad eur pennad gand an tennou. Ar goad a rede, meur a gorf maro, diouc'h an daou du, a ioa astennet var ar pave.

Canclaux ne gollaz ket he benn. Kals tud a ioa diskaret d'ezhan, evit guir, mez guelet a reaz n'oa urz vad ebed enn hon touez-ni, ha ne c'houiemp ket stok ar brezeliou. Lakaat a reaz he ioul da denna talvoudegez a gement-se. Dastum a reaz enn dro d'ezhan ar zoudardet chommet e buez; gourc'hemenni a reaz d'ezho en em deuler varnomp, a bennherr, ho *baionnettez* e beg ho fuzil, beza didruez ouc'h an oll, ha diskar d'an douar muia ma c'helchent, koz ha iaouank, goazed ha merc'hed; hag ar pez en doa gourc'hemennet a oue great enn eun taol. Ar zoudardet, pep hini enn he renk, a lamm varnomp; skei a reont a gleiz hag a zeou, kas a reont tud d'an traon, toulgofi a reont heman, dalla a reont hennont, terri a reont he c'har da eun all..... Ar Vretouned a jommaz mantred. A enep beg lemm eur vaionnettez, petra oa ho fenn-baz, petra oa zoken ho fuziliou? Ni, ne c'houiemp ket c'hoaz ar vicher; edor oc'h he deski d'eomp, ha divezatoc'h e kousto ker d'ar C'hallaoued. Buntet e ouemp d'hon tro, eb dale, ha red e oue d'eomp mont var hor c'hiz er meaz euz a gear Kastel. Kriz, ha kriz meurbed oa d'eomp rankout mont kuit ep kas ganeomp hon tud lazet ha mac'hagnet, ni hag a venne terri, enn dervez-se, he benn ouc'h Canclaux hag ouc'h he zoudardet. E meur a emgann ounn bet abaoue, koulskoude ar sonj euz a emgann Kastel eo a zo chommet dounna em c'haloun, marteze abalamour ma'z oa hennez va emgann kenta.

---

# PEVARZEKVET PENNAD

---

## Kergidu

Kiza a rankchomp ive 'ta araok Canclaux hag he zoudardet. Lod ac'hanomp a ieaz euz a Gastel dre hent Plouenan, lod-all dre hent Rosko ha Santec, mez an darn-vuia a dec'haz dre an hent braz a iea euz a Gastel da Verven, ha me a ioa gand ar re-man. Canclaux a deuaz var hor lerc'h. Mez neuze an Aoutrou de Kerbalanek, euz a Blouvorn, a en em lakeaz enn hor penn. Gourc'hemenn a reaz d'ar re n'o doa ket a fuziliou, mont buan araok, ha d'ar re o doa fuziliou, chomm ganthan da viret ouc'h Canclaux da zont varnomp. Lakaat a reaz ar re-man d'en em guzet adre ar c'hleuziou, hag ac'hano e tennent var ar zoudardet, pa en em gavent azindan tenn. Mad a reaz, rak o velet se, Canclaux ne gredaz ket dont var hor lerc'h zoken betek an Hospital; e fesoun, he zoudardet ne gavent ket eaz kaout tennou fuzil. Distrei a reaz e kear da ober aoun d'an oll, ar pez n'oa ket diez, rak, va c'hredi a c'hellit, Kastelliz n'edont ket ep nec'h goude m'oamp-ni eat kuit.

Evidomp-ni a ieaz betek Kroaz-Kombot, dirak hent braz Plouescat. Eno e chommchomp a-za, ha di e teuaz d'hor c'haout ar re o doa tec'het euz a gear dre an hentchou-all. Evit beza kollet e Kastel, n'oamp ket digalounekeat, pell ac'hano. En em glevet a rechomp da gas kelou d'an oll barresiou a dro-var-dro euz ar pez a ioa c'hoarvezet, ha da lavaret d'ar goazek iaouank dont, antronoz vintin da zivezata, d'hor c'haout var dro bourg Plougouloum, el leac'h m'oamp mennet da jomm da loja. Lavaret oue d'ezho ive digas gantho fuziliou, freier, eskennou-prad ha kement tra a c'helle terri ho fenn ouc'h ar republikaned. Sonj hor boa d'en em renka epad an deiz ha da vont d'abardaez e kear Gastel var Ganclaux hag he zoudardet. Goude beza kaset hor c'hannaded enn ho hent, ez echomp da vourk Plougouloum hag e tro-var-dro da glask eun tamm boed

hag eur guchenn golo, rak anat oa d'eomp n'oat ket evit rei gueleou da gement-all a dud. Lavaret d'ehoc'h e ouemp digemeret mad e kement leac'h ma'z eamp, ne ket red ; anaout a rit Plougouloumiz. E kement ti ma'z eamp, e veze roet d'eomp ar pez a ioa a vella, hag ar re goz zoken ne felle ket d'ezho mont d'ho guele ; guelloc'h e kavent ho rei d'eomp ha mont ho-unan var ar c'holo. An Aoutrou de Kerbalanek epken ne deaz e guele ebed. Kemeret a reaz eul loan, hag, epad an noz, edo var vale, o vont du-man ha du-hont, da velet hiniennou ac'hanomp en doa lakeat var an hentchou, varzu Kastel, da zigas kelou d'ezhan e ken-kaz ma viche, araok an deiz, deuet Canclaux var hor lerc'h.

Canclaux a jommaz sioul e Kastel. Tud hor bro-ni avad ne chommchont ket er gear. Ker buan ha m'oa lavaret d'ezho mennoz an Aoutrou de Kerbalanek, pep hini a grogaz enn he fuzil. Ar re n'o d'oa ket, a deue gantho freier-houarn, eskennou-prad ha filc'hier. Mez ar falc'h n'oa ket lezet evel ma vez pa'z eer da falc'had ar foenn d'ar foennok ; troet oa he lagaden d'ezhi, hag evelse ec'h en em gave al lammenn a eeun gand an troad ; hevel oa ouc'h eun eskenn-brad, nemed m'oa hirroc'h ha pounneroc'h. N'oa ket hanter-noz pa en em gavaz ganeomp paotred Cleder, Sibiril ha Plouenan. Pell araok m'oa deiz ec'h en em gavaz paotred Plouescat, Guinevez, Lanhouarne, Guiniventer, Guitevede, Plouvorn, hag enn eur ger, an oll goazed en oad euz ar parresiou-all a dro-var-dro.

Abred dioc'h ar mintin edomp var zao, hag an Aoutrou de Kerbalanek a ioa ouc'h hor renka hag o lakaat mistri e penn peb banden. Ian Kerangueven, euz a vereuri Kerouzere, a ioa e penn Clederiz, Sibirilliz ha Plougouloumiz ; Paol Inisan, a Lanzeon, a ioa e penn Plouescadiz, Guineveziz, Lanhouarniz hag ar re a ioa deuet euz a gostez Pagan ; Per Prigent, a Vitevede, a ioa e penn tud he barrez ha kals re-all euz ar parresiou-all a dro-var-dro. An Aoutrou de Kerbalanek a ioa mestr var an oll ; outhan e ranke peb hini senti ; d'ezhan oa kas ac'hanomp el leac'h m'en diviche c'hoant, el leac'h ma viche izomm. Edot ive'ta oc'h en em renka er c'hiz-ze, pa deuaz unan euz ar re a ioa lezet da daoler evez e Kroaz-Kombot, da lavaret d'eomp oa deuet Canclaux hag he zoudardet er meaz euz a Gastel gant ho c'hanoliou. Anat oa ez oant erru varnomp, mez dre be hent ? Dre hent Plouescat pe dre hent Berven ? Kaset e

oue tud da velet. Epad m'edont oc'h ober ho zro, an Aoutrou de Kerbalanek a beur-achue da renka he dud, a gomze outho, a domme ho c'haloun d'ezho en eur ziskleria ec'h en em gannent evit ho Doue, evit ho bro hag evit ho Roue. Diskouez a rea ive da bep hini petra en doa da ober.

Var dro nav heur-hanter e tistroaz hon tud enn dro da lavaret d'eomp ez ea Canclaux varzu Berven. O klevet an dra-ze, an Aoutrou de Kerbalanek a velaz gand eun taol lagad petra en doa da ober. Kas a reaz ugent ac'hanomp, ha fuziliou mad ganeomp, da guzet adren ar c'hleuziou, e sao Milin-ar-Stank, e tu Berven. Gourc'hemenn mad a reaz d'eomp ober peder bandenn, pemp e pep hini, ha lakaat d'an nebeuta kant paz etre pep bandenn. Pa deuche ar zoudarded azindan tenn d'eomp, e tliemp tenna hor pemp enn eun taol, ha, mar teuchet var hor lerc'h, tec'het dioc'htu ha dont enn eur park pe enn eur goaremm-all, atao o tont varzu Berven. Ma ne deuche den var hor lerc'h, n'hor boa nemet karga adarre ha tenna a-nevez pa gafchemp ar zoudarded e bek hor fuzil. Pep bandenn a dlie ober evelse.

Mont a rechomp enn hent; en em guzet a rechomp enn eur goaremm lann azioc'h kanol Milin-ar-Stank. Edomp eno eur pennad a ioa, ha ne deue den dre an hent. Mennet oamp dija da zizenti ouc'h an Aoutrou de Kerbalanek ha da vont enn tu-all d'an dour, pa velchomp enn neac'h d'an diskenn, eur zoudard var loan. Chomm a reaz a-za eur pennad da zellet enn dro d'ezhan a gleiz hag a zeou, ha goude-ze ez eaz var he c'hiz. Neuze e klefchomp eun trouz, evel kroz ar gurun pa vez pell; kredi a reamp zoken e krene an douar. Ar c'hanoliou eo a rea an trouz-se. Emaint erru, a lavaremp an eil d'egile ! Hag, evit guir, abarz nemeur e velchomp daouzek pe bemzek soudard var loan o tont araok. Diskenn a rechont betek ar pount, hag e chommchont a-za, nemet unan a en em zistagaz adarre diouc'h ar re-all hag a deuaz betek var eeun d'eomp-ni, ar pemp kenta. Mennet oamp da denna varnhan ; me a gave guelloc'h gedal, hag a lavaraz goustadik d'ar re-all :

— Gortozomp, paotred. Anat eo d'eomp eman heman oc'h ober aman ar pez en deuz great du-hont, enn tu-all, d'an neac'h, o sellet ha ne velo den, ha goude-ze e teuio he gamaraded ganthan betek aman. Pa vezint deuet-oll betek enn-omp, ni a skoio hor pemp enn eun taol hag ho diskaro d'an douar.

Va c'hamaraded a zentaz ouzign, hag, e guirionez, ar pez am boa sonjet a c'hoarvezaz. Ar zoudard a zistroaz da gaout he dud, hag ho femzek e teuchont araok. Edont var eeun d'eomp pa roaz dign Per Kemener eun taol ilin en eur lavaret :

— Sellit du-hont 'ta, Ian !

Trei a riz va fenn, hag e veliz an hent braz enn neac'h ar zao goloet a dud.

— N'euz forz, a leverchon da Ber, evit ar re-man a rankomp da gas d'ar bed-all ; goudé-ze e teuio tro ar rehont.

N'oamp ket bet pell evit lavaret ar c'homzou-ze ; evelato hor boa roet amzer d'ar pemzek soudard da vont dreistomp. N'oant ket eat re hirr, ha me lavaret :

— Tan, paotred !

Hor pemp tenn a grozaz, ha ker buan e klefchomp pemp tenn-all laosket gand hor pemp kamarad a ioa huelloc'h d'an neac'h ; etrezomp edo ar zoudarded. Daou zen hag eul loan a jommaz var an hent braz ; eun all a ioa a ispill ouc'h he varc'h, eun troad d'ezhan er stleuk hag he benn o ruilla hag o lammet var an douar divar an eil mean var egile. Ar re a ioa chommet e buez a zistroaz d'an daou-lamm varzu ho c'hamaraded.

Neuze e velchomp kabal e touez ar zoudarded a ioa chommet d'an neac'h. Dont a rechont d'ar red d'an traon, lod var loan, lod-all var droad. Guelet a reamp n'oamp ket evit herzel, hon ugent, ouc'h kement-all a dud. Senti a rechomp ouc'h gourc'hemennou an Aoutrou de Kerbalanek, dont a rechomp var hor c'hiz, oc'h en em guzet adren ar c'hleuziou ; ha, savet d'an neac'h, etre Milin-ar-Stank ha Kroaz-Mean, e chommchomp adarre da c'hedal paotred ar republik. N'hor boa ket a aoun ; fouge a ioa ennomp o veza diskaret soudarded da Ganclaux.

Breman evelato eo diesoc'h d'eomp ho zizout rak ne deuont nemed a vandennou braz, ha n'oamp ket, hon ugent, evit gedal kement-all a dud. Evelkent, araok unnek heur, hor boa diskaret d'an nebeuta eun all c'hoaz, rak chommet oa var an hent. Me gred hor boa ive tizet meur a hini.

Euz a Blougouloum e veze klevet an tennou, gouzout a reat ive 'ta edomp e krok gand soudarded Canclaux. An Aoutrou de Kerbalanek a velaz, enn eun taol lagad, petra en doa da ober. Kas a reaz he dud da guzet adren Kervrenn,

Keinigou ha Kreac'h-Moiek, ha divar an hent braz, den n'ho guele. Lod-all a ioa e Tosen-Fantik.

Ni a gendalc'he da zont var hor c'hiz dre ma teue beac'h varnomp, hervez m'oa gourc'hemennet d'eomp. P'en em gafchomp dirak Tosen-Fantik, e kafchomp eno Paol Inisan, hag a lavaraz d'eomp :

— Aman, goazed, e rankomp chomm, hag aman e rankomp derc'hel penn, epad eun hanter-heur d'an nebeuta, oc'h Ganclaux hag oc'h he zoudarded. An Aoutrou de Kerbalanek en deuz her lavaret dign, ha red eo senti.

Chomm a rechomp a za da c'hedal. Canclaux ne zaleaz ket d'en em gaout. Me her lavar d'ehoc'h, an tennou a iea hag a deue, ne ket dioc'h kount. Ni ne dosteamp ket re, ha Canclaux ne grede ket ken nebeut dont re vuan varnomp. Guelet a rea oa e Tosen-Fantik tud ha n'o diche ket lezet anezhan da dremenn. Trei a reaz divar an hent braz gand eul loden euz he dud, evit mont, abiou Begavel, da vaner Kergidu. Ac'hano en doa c'hoant skei varnomp a gostez, epad ma viche al loden-all euz he dud o skei varnomp dre an hent braz. Tenna a reaz ive ugent pe dregont tenn kanol, mez ne reant ket a zrouk d'eomp ; mont a rea an tennou dreist hor penn da skei er zao, varzu Berven, enn tu-all d'an dour.

O lakaat he dud el leac'h m'en doa ho lakeat, an Aoutrou de Kerbalanek en doa he sonj. Epad m'edomp-ni e Tosen-Fantik oc'h en em ganna ouc'h Canclaux, eun daou-ugent den bennag a ziskennaz var an hent braz, d'an traon, hag a freuzaz pount Kergidu. Eur veach ar pount freuzet, den ne c'helle mont euz an eil tu d'egile euz ar ster, rak re ledan eo da lammet dreist, ha re zoun an dour d'he zreuzi var an troad.

Pa oue freuzet ar pount e oue lavaret d'eomp-ni ober an neuz da ziskenn d'an traon, evel pa hor biche c'hoant da dec'het. Ober a rechomp ar pez a oue lavaret d'eomp, ha Canclaux hag he zoudarded a deuaz var hor lerc'h ; kaout a rea d'ezho n'oa ken nemed hon draillа da ober. Ne ket an dra-ze a c'hoarvezaz. Ar re euz hon tud-ni a ioa kuzet adren Kervrenn ha Keinigou, a dreuzaz, lod anezho, an hent braz evit mont da Loklouer ha da Benn-an-Traon. Er c'hiz-se oa trouc'het hent Kastel ouc'h Canclaux, n'oa ken evit dont var he c'hiz ; n'oa ket evit mont araok ken nebeut, rak freuzet oa ar pount. Kelc'het eo 'ta Canclaux ganeomp ; red

eo d'he dud beza lazet ganeomp-ni, pe beza beuzet gand dour ar ster. Canclaux ne zaleaz ket da velet oa lakeat er zac'h gand an Aoutrou de Kerbalanek ; anaout a rea he vicher. Abalamour da-ze e c'hourc'hemennaz d'he zoudarded kas ac'hanomp kuit euz a Dosen-Fantik. Eno en doa c'hoant da lakaat he ganoliou evit gellout, ac'hano, tenna varnomp a bep tu, varzu Begavel ha Penn-an-Traon, kerkouls ha varzu Kreac'h-Moiek, Keinigou ha Kervrenn. Evit se e roaz urz d'he zoudarded da zont varnomp, evel enn derc'hent e Kastel, ho baionnettez e bek ho fuziliou. Mez ni hor boa desket eun tamm ho micher. El leac'h tec'het, p'ho guelaz o trei varzu ennomp, an Aoutrou de Kerbalanek a griaz a-bouez he benn :

— Var zao hag araok, paotred Breiz ! A benn herr var an dispac'herien ! Skoit gand ho freier ha gand ho filcher starta ma c'helfot ! Evit ho Toue, evit ho pro hag evit ho Roue eo ec'h en em gannit. Kaloun ie-'ta, paotred Breiz, ha dao d'ezho !

Ar c'homzou-ze a lakeaz ar goad da virvi enn hor goazied ; el leac'h trei kein e teuchomp d'ar red var ar zoudarded. Ar re ho doa fuziliou a denne hag a ziskare pep taol ho den ; ar re n'o doa nemed freier, eskennou-prad pe filc'her, a lamme var ar zitoianed. E neb leac'h ne oue biskoaz en em gannet gand muioc'h a ioul. Ne glevet a bep tu nemed ar c'homzou-man : « Dao atao varnezho... Beac'h d'an dud fall ha dizakret... Dalc'h mad 'ta, Ian... Toulgof anezhan 'ta, Perr... Torr he benn outhan 'ta, Herve... Ne velet nemed skei a gleiz hag a zeou, ha skrijuz oa guelet hiniennou o rankout lakaat ho zroad var gorre ar zoudard mac'hagn e evit tenna he forc'h pe he falc'h er meaz euz he gorf. Kriz oa kement-se, mez ar c'henta oa ar guella kaout ar benfek evit en em zifenn pe evit skei adarre. Ar re o doa eskennou-prad a skoe a dro-chouk hag a faoute penn eun den evel eun irvinenn. Soudarded ar republik a jomm mantret ha sebezet..... N'int ket evit herzel ken, c'hoant o deuz da gemeret an teac'h ; mez, siouaz evit-ho ! n'int ket evit hen ober, rak kelc'het int ganeomp a bep tu. N'int ket evit mont varzu Berven, rak freuzet eo pount Kergidu ; n'int ket ken nebeut evit distrei da Gastel, rak ni a zo a bep tu d'an hent braz, adalek Tosen-Fantik betek Begavel, hag enn tu-all. Eun heur c'hoaz hag hini euz ar zoudarded ne jommo e buez evit mont da lavaret da Vrest, pe d'he vro, e peleac'h eo bet lazet ar zoudarded, he gen-vreudeur, ha Canclaux, he jeneral.

Great oa 'ta gand Canclaux hag he zoudarded, a gave

d'eomp. Tec'het a rea atao enn hor raok; diskenn en doa ranket da guzet adren maner Kergidu, el leac'h n'eo evit ober netra ken gand he ganoliou. N'eman ket tri c'hant paz ken dioc'h ar ster; ez a da veza beuzet.....

Mez enn eun taol e velchemp an hent braz, varzu Berven, leun a dud hag a deue buan d'an traon.....

Piou oa ar re-ze?

Canclaux n'oa ket bet sotoc'h eget omp-ni, da noz an tenna d'ar zort. Ni hor boa kaset kannaded da gemenn d'hor mignouned dont d'hor c'haout. Canclaux ive en doa kaset daou zoudard da Lesneven da lavaret d'ar Prat, a sturie ar gear-ze, dont dioc'h-tu gand he oll zoudarded da Gastel, rak eno e starde an traou. Canclaux a ioa ive 'ta var c'hed euz ar Prat; hag ouc'hpenn m'en doa aoun rak omp-ni, ha ma kave guelloc'h en em ganna ganeomp var ar meaz eget e kear, abalamour m'en doa kanoliou, e teue d'hen diambrouk, gand aoun n'en diviche ket gellet he-unan harpa ouzomp.

Pa velaz Canclaux ar Prat enn tu-all d'ar ster, e tigasaz daou bez kanol euz a-dren maner Kergidu, hag ec'h en em lakeaz da denna varzu ennomp; mez n'oa evit ober drouk ebed d'eomp, re zounn oa ar zao, ha ni a ioa var gorre. Mez ne ket evit ober drouk d'eomp eo e rea an dra-ze, evit diskouez d'ar Prat petra da ober oa. Heman en diviñaz, rak ne zaleas ket da lakaat he ganoliou da skei varnomp. Neuze e ouemp goall lakeat. Ar Prat a skoe, dreist Canclaux, var Begavel, Tosen-Fantik, Kreac'h-Moick hag er parkeier a dro-var-dro; ne ehane da skei var an hent braz, pe e viche tud varnezhan pe ne viche ket.

Petra a c'hellemp-ni da ober gand hor fuziliou a enep kanoliou hag a skoe a geit? Kiza a rankchomp, rak, ma vichemp chommet el leac'h ma edomp, ar Prat n'en doa nemet tenna varnomp evel tenna d'ar guenn, pa'z eo guir n'oamp evit ober drouk ebet d'ezhan. Kerkent ha ma velaz ar Prat ac'hanomp o tec'het, e tosteaz ouc'h pount Kergidu. Kirri a beder rod, kirri hirr kenan a ioa ganthan; lammet a reaz ar c'hestel-karr divar ho roudou, ha, goude-ze, ho zaolaz azioc'h ar ganol; hirr avoualac'h oant evit tizout an daou du. Goude beza great er c'hiz-se eur pount gant pevar garr, e lakeaz he zoudarded var droad da zont da gavout Canclaux. Kefestet mad oa bet Canclaux ganeomp araok, hag he zoudarded a ioa digalounekeat; mez breman, p'euz en

em gavet gant-hô tri mil pevar c'hant soudard-all, e sao kaloun d'ezho, hag oll e pignont a-unan, dre an hent braz hag ar parkeier, betek Tosen-Fantik, Kreac'h-Moiek ha Begavel.

Na dit ket da gredi, evelato, hor boa-ni troet kein enn eun taol evit guelet kement a dud o tont varnomp. Nann. Breman ne denner ken a dennou kanol hag e c'hellomp tostaat adarre ouc'h ar zoudardet. An Aoutrou de Kerbalanek, enn hor c'hreiz, a ziskoueze d'eomp penaoz en em ganna ma ne c'houiemp ket, hag eno, d'an neac'h, e parkeier Kervrenn, e oue eur c'hrok euz ar re starta.

Kals ac'hanomp a oue mac'hagnet ; me, evit va lod, am boa bet eun taol baionnettez em morzed. Hennez, avad, an hini en doa roet ar mestr-taol-ze dign, ne zaleaz ket da vont d'ar bed-all ; eur Roskoad iaouank em c'hichern, a dorraz he benn outhan gant eun taol krok. Daoust da ze, va goad a rede puill, chaflika a rea em boutou dre ma valeen ; koulskoude ne rean van ebed, ne c'houien ket zoken oan tizet. An nep ne ket bet enn emgann ne c'hello biken koumpren petra eo an den paour e kreiz an tan, var an dachen. He zaoulagad a luc'h enn he benn evel daou gef tan, ar eonenn a zo e korn he c'hinou, dizeac'h eo he vuzellou, he fronellou a zo digor hag a deu evel moged anezho, he dai a zo roufennet, he gorf a bez a gren gand he herder, dialanet eo, ha koulskoude ne ehan da reded ha da skei pa gaf he du ; kollet eo he benn hag he skiant ganthan. Lod a lavar eo c'houez ar poultr eo a ra kement-se. Koulskoude guechall, araok m'oa poultr, fuziliou ha kanoliou, ec'h en em gannet gand kement a gounar ha breman. Me gredfe kentoc'h e teufe, epad an emgann, an Aoutrou Doue da zilezer an den da heuill siou fall he galoun, da ober drouk d'ezhan he-unan ha da dud ne anavez ket zoken, abalamour ar brezel a zo unan euz he voaligner. N'euz forz, evidoun-me a gaf dign em boa kollet va fenn, n'emoa aoun rak netra, ne rean van a netra. Guelet a rean tud, hag a anavezen mad, astennet var an douar, mac'hagnet, hag ez rean abiou d'ezho evel pa ne vichent ket bet eno ; va c'haloun a ioa deuet da veza dir. N'emoa ken ioul nemed laza ha diskar soudarded muia ma c'hellchenn.

Kaer hor boa en em ganna a galoun, n'oamp ket evit herzel ouc'h ar zoudarded. Breman oant ouc'hpenn seiz mil den varnomp, hag en em ganna a c'houient ive guelloc'h eget

omp-ni, red eo hen anzao. Senti a reamp evit guir, mez evelato kals o doa c'hoant da ober ho fenn ho-unan, hag er c'hiz-se ne vichent ket kavet, pa viche red, el leac'h m'oa izoum anezho. Ha neuze, breman eo savet ar c'hanoliou betek Keinigou, hag ac'hano e touarent ac'hanomp evel enn eur c'hoari. Kollet oamp, siouaz! anat oa. Neuze an Aoutrou de Kerbalanek a lavaraz d'eomp :

— Goazed a galoun oc'h, en em virit evit eur veach-all. Houman eo an abaden genta d'eomp gand ar republikaned, mez ne ket an diveza, pe Kerbalanek a varvo abarz nebeut. Evit miret da goueza etre daouarn hon enebourien, it pep hini d'he gear da c'hedal ma kemennign d'ehoc'h dont adarre d'am c'haout.

Senti a rechomp : pep hini a droaz varzu he gear. Ar zoudarded ne gredent ket dont re vuan varnomp, rak gouzout a reant pe seurt digemer a gavent. Abalamour da ze e oue eaz avoualac'h d'eomp-oll tec'het dioc'h Kergidu en eur vont adreuz dre ar parkeier, hag oc'h en em guzet a-hed ar c'hleuziou.

Canclaux ne zaleaz ket ken nebeut da vont kuit ha da zistrei da Gastel gant ar Prat, goude beza destumet he dud varo, ha lakeat e kirri he zoudarded mac'hagnet. P'edont o vont kuit abiou Kroaz-Mean, eur paour keaz koz, ne rea nemed klask an aluzen, a zigoraz he zor, o klevet trouz, evit gouzout piou a ioa o vont dre an hent. Eur zoudard her guelaz, a vizaz d'ezhan, a dennaz varnhan hag her lazaz, hen a n'edo ket e doare da ober drouk da zen.

Ma rankaz tud ar vro tec'het, e Kergidu, araok Canclaux, n'oant ket digalounekeat evit-se. Eur guchenn ac'hanomp, me gred oamp eun daou-ugent bennag, a lakeaz enn hor penn bale var he lerc'h. Dioc'h ar mintin oamp bet betek Milin-ar-Stank ouc'h hen diambrouk, ha breman hor beuz c'hoant da vont d'hen ambrouk hirra ma c'hellimp. Bale a rechomp ive 'ta a dreuz ar parkeier, hag en em gaout a rechomp gand Canclaux goude m'oa savet, varzu Kastel, dioc'h Milin-ar-Stank. Skei a rechomp-oll a-unan, ha lakaat a rechomp kemmesk, kabal ha skrab e touez ar republikaned. Ne gredaz den dont var hor lerc'h, mez tennet e oue, a-hed an hent braz, er parkeier, a gleiz hag a zeou, daouzek pe bemzek tenn kanol ne rechont drouk da zen. Eur pennad larkoc'h e c'hoarvezaz ar memez tra, ha larkoc'h c'hoaz kement-all; betek Kermoruz ez echomp varlerc'h.

Ha ni hor boa lazet tud ? Ne oufen ket her lavaret d'ehoc'h, rak ne deamp ket ha n'oamp ket evit mont da velet. Ar pez a zo guir, eo, hervez m'hel lavar Mortimer-Ternaux, skrivagner gall en deuz komzet euz a emgann Kergidu, ar pez a zo guir eo ez euz merket, er parreziou a dro-var-dro, hano meur a zoudard lazet, hag enn ho zouez eman zoken hano an hini a ioa e penn paotred ar C'halvados, am euz komzet d'ehoc'h anezho. Dre gement-man e velit oa bet stard an traou ganeomp hag hor boa kempennet brao avoualac'h Canclaux hag ar Prat, kerkouls var hent Kastel hag e Kergidu.

---

# PEMZEKVET PENNAD

---

## Epad an emgann

Ne c'hellan ket kounta d'ehoc'h aman kement tra a galoun a oue great epad emgann Kergidu; pep hini a reaz ar pez a ioa dleet, ar pez a c'hellet da c'houlen diganthan. Evelato e rankan lavaret d'ehoc'h ar pez a reaz eur vandenn merc'hed deuet d'hon heul. Micher ar merc'hed eo aoza boed er gear, diouall ho bugale, penselia dillad ho zud, ne ket avad beza o vrezellekaat gand zoudarded, guir eo an dra-ze. Mez e Kergidu, n'oa ket ar memez tra. Eno, enn hon touez-ni, n'oa soudard ebed, den a vrezel ebed; eno n'oamp nemet tud euz ar vro, en em zestumet evit difenn hor feiz, hor Roue, hon tud hag hor bro, hag ar merc'hed-se enn hon touez a ioa evel pa vichent er gear. Eur vad vraz a rechont d'eomp. Epad an emgann, pa velent unan-bennag diskaret, ez eant varzu ennhan d'hen destum, d'hen digas gantho a gostez evit her prederia, evel eur bréur, pe e viche anavezet gantho pe ne viche ket; avoualac'h oa d'ezhan beza a du ganeomp-ni. N'o doa ket a aoun na rak Canclaux na rak he ganoliou. Kaer a ioa tenna, ne reant van; digas a reant

gantho an hini mac'hagnet, ha goude beza great d'ezhan guella ma c'hellent, her lakeant e kirri o doa klasket, var golo fresk o doa kerc'het. Nann, her lavaret a ran, ne oufe den, nemed her guelet en defe, anaout ar vad a reaz d'eomp merc'hed deuet gand ho zud euz a Gastel, a Rosko, a Enez-Vaz, a Blougouloum, a Blouenan, etc.

Evit-ho da veza deuet da brederia an dud glazet epken, an dra-ze ne vire ket outho, e fesoun, da c'hoari ho zaol pa viche red. Diou blac'h iaouank, euz a Arvor-Gleder, a iea da Gervrenn da brederia daou baganad a Blouneour-Dreaz kouezet enn emgann; unan anezho a ioa torret he c'hinou gand eun tenn fuzil; egile a ioa toullet he gostez gand eun tamm mindraill. Pemp pe c'houeac'h soudard a gouezaz varnho araok m'o doa gellet mont betek an ti, hag o doa c'hoant da beur-achui an daou baganad. Mez ar c'hoant-se n'oa ket c'hoant an diou blac'h iaouank. Lakaat a rechont an daou c'hlazet var an douar, hag, unan anezho, gand eur forc'h, eben gand eur peul, ec'h en em lakechont d'en em ganna a vad a enep ar zoudarded. Harpa mad a rechont ive, rak derc'hel a rechont ken a en em gavaz eun ugent bennag ac'hanomp-ni gantho. Ouc'h hor guelet, ar zoudarded a spountaz, ha, p'en em gafchomp gant-ho, n'oa ken nemed an diou blac'h iaouank hag an daou baganad glazet.

Ouc'hpenn m'oa deuet eur vaouez bennag d'hon heul, oa deuet c'hoaz ganeomp meur a velek. Oh! mac'h oufac'h pegement a vad a ra da galoun eur zoudard kristen, derc'hent an emgann, enn dervez araok mont d'ar bed-all marteze, kaout azindan he zourn eur belek evit rei d'ezhan, enn hano Doue, ar pardoun euz he bec'hejou! Mac'h oufac'h an dra-ze, ne ve ket kement a c'hlabouz ganeoc'h divar gount ar veleien.

Enn amzer goz, ar veleien a ioa karet ha doujet gand kement hini a anzave beza kristen mad. Deski a reant d'ar bobl lezennou Doue, her pellaat a reant diouc'h fals-kredennou an dud dizakret. Abalamour da ze eo o doa drouk outho an dud fall a ioa e penn an dispac'h, rak ar re-man a c'houie ne deuchent ket a benn euz a dud ar vro, epad ma chommche enn ho zouez beleien hervez kaloun Doue; ha setu perak oant en em lakeat da harlui anezho.

En hon amzer-ni, eur belek a dal nebeut, pe netra zoken, eme eur rumm dud. Perak? Abalamour ma ne gavont ket mad an traou a reont. Ar pez a ra ar veleien ne ket mad?

Traou diskiant eo lavaret an traou-ze. Daoust ha breman kerkouls hag aziagent, ar veleien n'int ket karget da ziskleria d'an oll lezennou an Aviel? Daoust ha n'int ket karget da ziouall an denved roet d'ezho da viret, evel m'hel lavar hor Zalver J.-C. ? Hag e viot souezet neuze o klevet anezho o krial : *Harz ar bleiz!* pa deuio an dud fall da esa diskrisienna euz ho kaloun karantez an Aoutrou Doue? Nann. Enn ilizou, kerkouls ha dre oll, ar veleien a dle krial, hag a grio bepred a enep an dud fall hag ar fals-kredennou. Guechall, evit serri ho ginou outho, evit miret outho da brezek gourc'hemennou Doue ha re an Iliz, e veze trouc'het ho gouzouk outho; breman ez euz c'hoant da viret ar memez tra. Peur e teuio adarre ar c'hiz koz da zibenna ar veleien? Kentoc'h eget na sonj da gals marteze. Da c'hedal ar veleien a gendalc'ho da brezek lezennou Doue hag a lavaro marteze da veur a republikan : Te a zo laer... Te a zo den fall...

Re hirr e chomman da gomz d'ehoc'h divar-benn ar veleien, rak an dud vad n'o deuz ket izomm a guzul, hag ar re fall ne zistroint ket. Burzudusa ma kavan eo seul-vui ma vez sot ha diskiant ar pez a vez lavaret divar ho fenn, seulbuannoc'h a-ze ne vez kredet ken. Daoust ha ne ket bet dre ar vro, epad ar brezel diveza ker glac'haruz, ar brud oa ar veleien eo a gase arc'hant d'ar Prus evit ober brezel d'ar Franz, int-hi hag a ioa ho breudeur oc'h en em ganna a eneb hon enebourien, int-hi hag a varve hiniennou anezho eat da heul ar zoudarded? Mad, an dra-ze a zo bet kredet!!!

Henvel a c'hellan d'ehoc'h tri belek hag a ioa deuet d'hon heul : an Aoutrou Breton, persoun Sibiril, an Aoutrou Cren, kure Guinevez-Lochrist, hag an Aoutrou Goachet, kure Guitevede. Beza oa c'hoaz re-all, ne hanvan d'ehoc'h nemed ar re a ioa euz hor bro-ni. Ne d'an ket aman da lavaret d'ehoc'h ar vad o doa great ar veleien-ze d'eomp; ho kaloun her lavaro d'ehoc'h guelloc'h eget va c'homzou. Kriz eo mervel e kougn eur park, e kreiz ar vouillenn pe var an erc'h, eur vouled er penn, eur vreac'h torret, an divesker bruzunet, ar c'horf kilvisiet a daoliou kleze pe a daoliou baionnettez. Nag e ra vad d'ar galoun kaout neuze eur belek enn ho kichenn, eur mignoun hag a lavar d'ehoc'h : « Bezet dinec'h, va breur, » ho pec'hejou a zo pardounet d'ehoc'h. Doue a zo digor » frank dor he varadoz evit o tigemer, rak mervel a rit evit » ho relijion hag evit ho pro. » Ha ma teu ho lagad da drei varzu ho parrez, varzu ar gear, ar belek a anavezo ar pez a

fell d'ehoc'h, hag a lavaro d'ehoc'h c'hoas : « Ia, ia, va mi-
» gnoun, me a ielo da lavaret d'ho mamm : *Kenavezo er*
» *baradoz,* evidoc'h ! »

Komzou er c'hiz-se a skuill nerz ha zoken eun tamm levenez e kaloun ar zoudard paour a vel neuze, eb en em glemm, heur ar maro o seni evithan, pell dioc'h he vro.

Mac'h en em gannemp-ni a galoun, arabat eo d'ehoc'h kredi n'en em zifenne ket ar republikaned guella ma c'hellent. Setu aman eun taol hag en diskouezo d'ehoc'h. Kountet eo bet dign gand an Aoutrou Postec, persoun koz Sant-Kadou, e kever Sizun, breman o chomm, enn he gozni, e ti an Aoutrou Abgrall, persoun Lannilis (1), rak e Kergidu edo ganeomp-ni ive Ian Bostec. Neuze oa iaouank-flamm, ha, p'her gueliz, oa reuget he rokedenn, hag an tamm a nije gand an avel adren he gein. Nebeut goude emgann Kergidu e oue paket gand an archerien ha kaset da zoudard pell dioc'h he vro ; kaset e oue da Fontaineblo. — Ha setu perak, abaoue, he vignouned o deuz, dre farz, hen leshanvet Fontaineblo. — Mez ne zaleaz ket da zigampa ac'hano ep lavaret kenavezo d'he gabiten ; distrei a reaz da Vitevede, he vro, hag a benn daou viz goude-ze, edo adarre enn hon touez-ni.

Mad, an Aoutrou Postec en deuz lavaret dign edont o tont divar dro Loklouer varzu Kroaz-Mean, hen, Eozen Roue, a Gervengant, ha Glaoda he vreur. Araok treuzi an hent braz, Glaoda Roue a zavaz var eur c'hleuz da zellet a dro-var-dro gand aoun na vichent kouezet e kreiz eun toullad republikaned. Ne glevet trouz ebed. Kenta tiz o doue, Ian Bostec hag Eozen Roue, oue guelet Glaoda o viza, ha ker buan an tenn er meaz. Tenna en doa great var eur zoudard hag a rede varlerc'h Eli Bertevas, euz a vaner Pont-Plenkoet. Biza mad en doa great, rak diskar en doa great he zen d'an traon. Ker buan ha m'her guelaz o ruilla, ec'h en em lakeaz da grial a-bouez penn ouc'h Eli :

— Chomm a za ! chomm a za ! lazet eo ar zoudard ganen-me.

Lazet n'oa ket, n'en doa great nemed terri he c'har outhan. Ker buan ha ma klevaz ar zoudard Glaoda o krial, e tistroaz varzu ennhan. Sevel a reaz var he c'hoazez, kregi

(1) An Aoutrou Postec a zo maro abaoue m'eo skrivet an dra-man. Lennet eo bet d'ezhan evelato *Emgann Kergidu,* hag e lavare, en eur vousc'hoarzin : Gwir eo ar pez a gountez, dom Lan, mez perak komz ac'hanoun-me ?

a reaz enn he fuzil ha biza a reaz d'he dro. Biza mad ha skei eeun a reaz, rak terri a reaz he benn ouc'h Glaoda, a gouezaz divar ar c'hleuz, maro-mik, e-harz treid he vreur ha Iann Bostec.

Ha ne ket kement-se diskouez ioul ha kaloun ? Beza diskaret d'an traon gand eur c'har frigaset, kaout penn avoualac'h c'hoaz goude-ze evit kregi enn he fuzil ha tenna var an hini en doa her glazet, ha ne ket an dra-ze en em ganna a zevri ha betek an huanad diveza ? Ha ne d'eo ket an draze rei d'an enebour bazad evit bazad, pe, evit lavaret guell, tenn evit tenn ? Eo, eun dra galounek eo kement-se, red eo hen anzao.

Ni, her gouzout a rit, ne vanke ket a galoun d'eomp ken nebeut. N'em euz ket a c'hoant da lavaret d'ehoc'h ar pez a reaz pep hini ac'hanomp, re am befe da ober ; evelato e rankan kounta d'ehoc'h ar pez a reaz eun tammik martolod divar dro Penn-Poul, e Kastel. Ne gredan ket en diviche ouc'hpenn c'houezek vloaz. Eur flotantenn mezer-glaz a ioa var he gein, eun turban ruz enn dro d'he groaz-lez hag eur bonned plad martolod var he benn. Edomp er goasa euz an emgann ; digouezet oa neuze var an dachenn, ar Prat gand he zoudarded hag he ganoliou ; dallet e vezemp gand ar boulejou o koueza varnomp ; koueza a rea an dud d'an douar n'oa ket dioc'h kount. Mad, hennez, ar martolod iaouank-se, a ioa gand he drompill, ha ne ehane da zeni kaer a ioa tenna, kaer o doa mont d'an douar, ar re a ioa en he gichenn. Kaout a rea d'ezhan e rea vad d'eomp, hag, e guirionez, me gaf dign soun an drompill a lakea ac'hanomp da zevel var hon treid. Eur pennad mad oa bet o seni, hag atao e valee er penn araok pa deuaz eur vouled da skei var he zourn deou, d'he frigasa ha da stlapa he drompill pell diouthan. Va martolod ne reaz van ebed. Sellet a reaz enn dro d'ezhan da c'houzout e peleac'h oa strinket he drompill ; mont a reaz d'he destum, kregi a reaz ennhi gand he zourn kleiz, hag en em lakaat a reaz adarre da zeni evel pa ne viche c'hoarvezet netra ebed ganthan.

Piou a lavaro n'oa ket a galoun e kreiz ar martolod iaouank-se ?

---

# C'HOUEZEKVET PENNAD

—

## Goude an emgann

Goude m'oa achu emgann Kergidu, pep hini, evel em euz her lavaret d'ehoc'h, a en em zestumaz gand tud he vro evit mont kuit, nemed eur vandenn baotred iaouank a ioa eat da ambrouk Canclaux, evel a ouzoc'h, ha n'o doa ket a c'hoant da vont d'ar gear. Lakeat o doa enn ho fenn ober bepred hag atao, enn noz hag enn deiz, var ar meaz evel e kear, brezel da Canclaux ha d'ar republikaned, betek ho huanad diveza. Ne ket red dign lavaret d'ehoc'h edoun e touez ar re-ze. Goude-ze me a gounto d'ehoch petra hon euz great, mez araok e rankan lavaret d'ehoc'h ar pez a ioa c'hoarvezet gant Philip Kerangueven, a vereuri Kerouzere, ha gand an Aoutrou Breton, persoun Sibiril.

Du ho fenn, glac'haret ho c'haloun, ez eant a-dreuz varzu Sibiril. Araok o doa kaset ho zud d'ar gear; hi a ioa er penn varlerc'h evit gouzout ha n'oa chommet den ebed euz ho bro glazet enn tu-bennag. Edont o tremen maner Dourdu, pa deuaz er meaz euz an ti eur vandenn soudarded. Ker buan e savaz kri enn ho zouez, rak anat oa d'ezho oant kouezet var daou enebour, pa'z eo guir edo he zoudanenn gand an Aoutrou Breton, hag he fuzil var he skoaz gand Philip Kerangueven. Epad m'edo ar soudarded o lakaat ho fuziliou e doare da denna, an Aoutrou Breton ha Philip a ioa dija lammet dreist ar c'hleuz enn eur park, hag euz ar park-se enn eur c'hoat bian azioc'h ar foenneier. Eno e chommchont eur pennad da zelaou; klevet a reant ar zoudarded oc'h ober klask a dro-var-dro; hini anezho ne deuaz d'al leac'h ma edont, hag a-benn eun hanter-heur e teuaz an traou da veza sioul. Anat oa ez oa eat ar zoudarded enn ho hent. Marteze oa kroget aoun ennho na viche eat hon daou zen da glask tud da skei varnho. Philip Kerangueven hag an Aoutrou Breton a zonjaz neuze dont euz ho c'huz evit

mont varzu ar gear. Deuet oant er meaz euz ar c'hoat hag ez eant d'an traon a-hed eur c'hleuz, pa glevchont eun tenn o krozal hag eur vouled o sutal dreist ho fenn. Kerkent e velchont enn neac'h ar park eur zoudard hag a deue d'ar red var ho lerc'h. Ne velent nemed unan, mez ar re-all a ranke beza tost, anez, Philip Kerangueven n'en diviche ket tec'het. N'en doa ket a aoun rak he zen, mez petra c'helle da ober he-unan a enep ugent pe dregont soudard marteze, rak eur vandenn vad oant e maner Dourdu ?

— Deomp, Philip, eme an Aoutrou Breton, buanna ma c'hellimp d'an traon, ha treuzomp ar ganol ; enn tu-all e vezo eaz d'eomp kaout eun tamm kuz.

— Ia, Aoutrou persoun, mez pa vezimp er foennok, e vezo eaz d'ezhan tenna varnomp, el leac'h ma'z eomp a-hed ar c'hleuziou e c'hellimp en em ziouall.

— Evit heman a zo var hor lerc'h a zo diskarget he fuzil, ha n'en deuz ket a amzer d'he c'harga. Araok ma teui ar re-all ne velomp ket, hor bezo treuzet ar ganol.

— Bolontez Doue ra vezo great ! deomp enn hent !

Hag an Aoutrou Breton ha Philip Kerangueven d'an traon buanna ma c'hellent. Ar zoudard a c'haloupe ive var ho lerc'h en eur grial outho chomm a-za ; gounit a rea varnezho eun nebeudik marteze, mez evelato edont eun tamm brao araok p'en em gafchont e traon ar park. Skrimpa a rechont buan var ar c'hleuz ; mez p'edont o tiskenn enn tu-all, soudanenn an Aoutrou Breton a spegaz ouc'h eur c'hef dero hag hen dalc'haz a-ispill. Philip a rankaz dont enn dro d'hen dispega, hag, epad keit-se, ar zoudard a c'hounezaz kement varnezho, ma n'edo ket ouc'hpenn kant paz ken var ho lerc'h. Mall oa reded adarre.

— Deuit dre aman, Aoutrou persoun, eme Philip. Me vel a-hont eun tamm torkleuz, ha divarnhan hor bezo lans da lammet enn tu-all.

An Aoutrou Breton a zentaz ; mont a reaz var eeun varlerc'h Philip Kerangueven, hag, eveld'han, divar an torkleuz, e c'hellaz lammet enn tu-all d'ar ganol. Neuze ec'h en em lakechont da reded adarre buanna ma c'hellent evit gellout mont er meaz euz ar foenneier ha sevel da gaout an tiez a zo dirak, rak eno e kavint tud d'ho difenn.

Evel am beuz lavaret d'ehoc'h, ar zoudard, en eur zont var ho lerc'h, a grie varnezho chomm a-za. Eur veach m'oa tremenet gantho ar ganol, ne glevent trouz ebet ken ; an

dra-ze a zizamme eun tamm ho c'haloun, hag, evel m'edo dija ar berr-alan gantho, e chommchont a-za hag e tistrochont da velet hag eun tamm lans o doa c'hoaz. P'edont o tistrei, e klefchont eur griadenn, mez ne velchont den ; ar zoudard a rede var ho lerc'h a ioa evel teuzet. Souezet e ouent pa glefchont eur roc'hadenn evel unan-bennag o tisteuler, ha pa velchont eun dourn o sevel er ganol var gorre an dour.

—Philip, eme an Aoutrou Breton, ar zoudard a zo kouezet er ster hag a ia da veuzi, deomp d'hen tenna er meaz.

— Hen tenna er meaz !..... hen hag a denne bremaik varnomp !

— Philip, hennont a zo ive eur c'hristen, Marteze eo mab da eun den ker kalounek ha te ; ranket en deuz mont da zoudard, ha breman e ra he vicher. Da vab-te, marteze, a ranko ober ar memez tra er broiou-all.

— Guir a livirit, Aoutrou persoun, d'eomp d'hen tenna er meaz... Koulskoude n'oun ket evit kaout truez outhan : bremaik edo o tenna varnomp.

Red eo kredi en doa bet c'hoant ar zoudard da lammet dreist ar ganol, evel an Aoutrou Breton ha Philip Kerangueven, mez re verr oa bet he lamm hag oa kouezet e kreiz. P'en em gavaz an Aoutrou persoun hag he gamarad var ribl ar ster, oa eat dija eur pennad brao ar zoudard gand an dour. Her guelet a rechont hanter-veuzet, eat gand an dour ha chommet stag ouc'h eur skour alek a iea betek kreiz ar ganol. N'oant ket evit mont betek ennhan, rak re zoun oa an dour ; n'oant evit hen tizout, rak re hirr edo dioc'h outho. Neuze Philip a lavaraz d'an Aoutrou Breton :

— Ma lesfemp heman aman eur pennadik c'hoaz, ne denfe ken var ar Vretouned... Mez c'houi ne fell ket d'ehoc'h. Mad, tennomp anezhan er meaz 'ta. Me a ia betek bek ar skour alek a velit azioc'h an dour ; c'houi, krogit er vezenn gand eun dourn, astennit dign ho tourn-all, ha neuze dalc'hit mad gand ho taou zourn.

Philip a valeaz hed ar skour, a blege ganthan ken a edo he-unan enn dour betek he hanter ; astenn a reaz he zourn evit distaga ar zoudard dioc'h ar skour m'oa speget outhan.

— Krok oun ennhan, Aoutrou persoun ; dalc'hit mad 'ta, rikla a rit.....

— Ia, Philip, darbet eo dign koueza. Te ac'h euz great

eur jachadenn varnoun en eur gregi enn da zoudard. Breman oun krok mad adarre; dalc'h mad ive.

Philip a zalc'haz mad, tenna a reaz ar zoudard euz an dour hag en digas a reaz var ar foennok. Kenta a reaz goude-ze an Aoutrou Breton ha Philip, oue teuler eun taol lagad enn dro d'ezho, gand aoun ne viche deuet ar zoudarded-all da denna varnezho, mez ne velchont den. Neuze e lakechont ar zoudard var he gostez, tro he c'hinou d'an douar. Ne zaleaz ket da zislounka an dour en doa evet, digeri a reaz he zaoulagad hag e chommaz mantret o velet en he gichenn an Aoutrou Breton ha Philip Kerangueven, en doa c'hoant da laza n'oa ket eun hanter-heur c'hoaz. An daou-man her lezaz hag a ieaz kuit. Ar zoudard, o velet anezho o vont enn ho hent, a zavaz he benn da zellet outho, mez ne lavaraz ger ebed.

An Aoutrou Breton ha Philip en em lakeaz adarre e bale, hag a en em gavaz araok m'oa re noz e mereuri Kerouzere, el leac'h m'edo ar c'hri hag ar vouel, rak gouzout a reant o doa ranket paotred Breiz kemeret an teac'h e Kergidu. Goasoc'h c'hoaz zoken a ioa lavaret eget n'oa c'hoarvezet, rak ar brudou fall a ia atao var gresk, ha kredi a reat oa chommet Philip Kerangueven var an dachenn, pe da viana mac'hagnet, eb den d'her prederia.

Araok dilezer Kergidu, e rankan lavaret d'ehoc'h eun dra hag a ra poan d'am c'haloun. Enn amzer a zo breman, ne gaveur netra a vad ebed great gand ar re goz, evel pa rafet breman kement-all a draou brao! Klevet a rear tud hag a c'hoarz o kaozeal euz a emgann Kergidu, evel pa ne viche bet nemet eur bugaleach, eun taol brabanz great gand tud ha ne c'houient ket petra a reant. Dalc'h mad, ar re a c'hlabous muia, eo ar re a vez aounika p'en em gaveur var var da goll ar vuez, hag a vez da genta o trei kein epad an emgann; her guelet em euz va-unan. Sonjit ar pez a gerfot, d'in-me, d'am oad, ho parnedigez ne rai na tomm na ien. Me a oar peger stard eo bet emgann Kergidu, ha soudarded Canclaux a zalc'haz ive pell sonj penaoz oant bet teurket ganeomp-ni. Setu aman hag hen diskouezo d'ehoc'h.

Goude emgann Kergidu, gand aoun na deuche ar vro d'en em zevel a-bez a enep ar republik, e oue digaset da Gastel seiz pe eiz mil soudard, ha forz kanoliou gantho. Mad, peb tro ma'z ea unan-bennag divar ar meaz e kear, eur boned *segovii* var he benn, da verza eul loan pe eur boezellad ed,

ez ea raktal var he lerc'h eur vandenn soudarded en eur leuskel mil malloz ha ne ententet ket. Ar c'homzou-man epken a glevet mad : *Akre bone Kergidu.* Anat oa o doa c'hoant da jarneal ha da zakreal divarbenn ar boned *segovii,* abalamour an darn-vuia ac'hanomp a ioa ar boned-se gantho e Kergidu ; hag ar re a ioa chommet beo euz a zoudarded Canclaux, n'o doa ket ankounac'heat penaoz oant bet kempennet ganeomp-ni, ha pegen tost oa bet d'ezho kaoutoll ar maro var an dachenn.

E touez ar bobl, oa ive chommet pell ar sonj euz ar galoun hor boa diskouezet e Kergidu hag euz an dismeganz o doa an oll evit soudarded Canclaux. Er bloaz 1830, pa oue kaset kuit ar roue guirion Charlez X gand Louis-Philip, ar roue goroer, en doa c'hoant da ober al lez d'an oll ha ne c'hellaz tremenn dioc'h den, hag a rankaz, er bloaz 1848, mont kuit d'he dro da vervel er meaz euz he vro. Er bloaz 1830 e oue savet eun arme a vourc'hisien er c'heariou, a goueriaded var ar meaz, hanvet *Gard nasional.* Va c'hredi a c'hellit, n'euz ket bet biskoaz falloc'h soudarded, ha ne ket ep souez, rak an darn-vuia anezho n'oant bet biskoaz krok e fuzil ebed. Ar re a c'houie eun dra-bennag dioc'h stok an armou, a veze lakeat e penn ar *C'hard nasional ;* ia pa viche kavet, rak d'ar mareou-ze oa c'hoaz rouez e Breiz ar re ne zalc'hent ket mad da vanniel venn ar rouanez koz. Ne ouzoun ket a beleac'h oa deuet an hinia ioa lakeat e penn Sibirilliz ; ar pez a zo guir, eo, epad an ofern bred, deiz ar pardoun, hag epad ar gousperou, edo enn iliz, sounn en he za, he dok ganthan var he benn zoken epad ar gorreou hag ar venedicsion.

Ken divalo e kavaz an dud kement-se, ma klaskchont, evit diskarga ho c'haloun, eun hano da rei d'ezhan hag a viche an dismeganz ar vrasa. Mad, les-hanvet e oue *Pierrik Canclaux.* Ha ne velit-hu ket dre gement-se pegement a fae a rea an dud var Ganclaux ha pegement a stad ac'hanomp-ni. Hag e c'helfe goude-ze eur guir Breizad dont da ober goab euz ar re a zo en em gannet e Kergidu ?

Bugale an den-ze o deuz dalc'het he les-hano, hag abaoue, e Sibiril, e Cleder, e Plougouloum, ha zoken e Kastel, n'int hanvet nemed bugale *Pierrik Canclaux.*

Ma ne ket avoualac'h an traou-ze evit diskouez d'ehoc'h peger stard oa bet emgann Kergidu, setu aman eul lizer hag hen diskouezo d'ehoc'h. Ne ket skrivet gand eur Brei-

zad, skrivet eo gand Canclaux, nebeut derveziou varlerc'h an emgann, d'ar re a ioa e penn ar c'houarnamant, e Paris, ha Canclaux ne dlie ket re veuli ar Vretouned.

. « *Kastel, e bro Leon, 25 Meurs 1793.*

» Dioc'h al lizer diveza am beuz skrivet d'ehoc'h, hoc'h » euz guelet pegement a zoudarded a zo bet red dign digas » ganen euz a Vrest evit gellout dont a-benn euz ar goue» riaded, etre Brest ha Lesneven (1). Ne c'helliz ket chomm » pell da ehana e Lesneven, rak lavaret e oue dign ec'h en » em zave a enep ar republik an dud a-bez var dro Kastel, » ha zoken oa gantho eur pez kanol. Guir oa kement-se, mez » n'oant evit ober netra gant ho c'hanol, rak ar c'harr hen » douge a ioa torret he ael (2).

» Ne varc'hataiz ket, dont a riz euz a Lesneven da Gas» tel, mez ne oue ket ep poan. Hed an hent em beuz ranket » en em ganna a dennou fuzil hag a dennou kanol. Kals » soudarded am beuz kollet, rak, hen anzao a rankan, tud » ar vro-man en em gann gand kaloun ; ne dec'hont ket evit » eun tenn na daou, deuet int var hor lerc'h betek e kear « Gastel zoken. Ar pez a c'hlaze ac'hanomp ar muia, oa ho » guelet o koueza varnomp pa zonjemp an nebeuta, o tenna » peb a denn hag o vont da guzet ker buan ha ker mad ma » ne c'hellemp ket gouzout da beleac'h ez eant. Ne d'eant » ket d'ar gear, rak a-benn eun hanter-heur pe nebeutoc'h, » e kouezent adarre varnomp, ha, kuzet evel er gueachou» all, adren eur c'hleuz pe e kreiz eur vojenn lann, e touarent » ac'hanomp ep na c'hellemp ober drouk braz d'ezho. Unan» bennag hor beuz paket evelato, hag em beuz goulennet » digantho piou a ioa enn ho fenn. Lavaret o deuz dign n'oa » den o sturia anezho, pep hini a rea he benn he-unan. N'ho » c'hredan ket, rak el leac'h m'oa red ha d'ar c'houls m'oa » red, e kouezent varnomp ker brao, ma ne c'hellemp ket » mont var ho lerc'h. Red eo ive 'ta ma ve mestr var an oll » unan-bennag hag a oar kerkouls stok an armou evel

(1) Me gred Canclaux a gomz aman euz ar pez a ioa c'hoarvezet e Plabennec.

(2) Pa lavar Canclaux o doa koueriaded Kastel eur pez kanol, torret ael he garr, e lavar gevier. N'oa bet pez kanol ebet etre hon daouarn nemed re Ganclaux, deiz an tenna d'ar zort, evel a ouzoc'h.

» mac'h anavez doare ar vro. Abalamour da ze e pedan
» ac'hanoc'h da zigas dign soudarded, ha digasit dign muia
» ma c'helfot, rak anez e c'hellomp beza-oll lazet aman. Red
» eo d'eomp diskouez fors soudarded ha fors kanoliou evit
» esa ober eun tamm aoun da dud pennek ar vro-man. »
Varlerc'h, merket :

« CANCLAUX, jeneral. »

Ma ne lavar ket Canclaux penn-da-benn ar virionez d'he vistri a ioa e Paris, ma tro he stal braoik avoualac'h, ne ket evit nac'h da viana oamp-ni en em gannet a galoun. Piou a deuio varlerc'h kement-se da lavaret oa bet eur bugaleach emgann Kergidu?

Paotred iaouank a Vreiz-Izel, ma rankit, eveldomp-ni, kregi enn ho fuzil, dilezer ti ho tad, — ne ket me eo her goulenn d'ehoc'h, — evit difenn ho pro, ho peleien hag ho relijion, grit ar pez en deuz great Ian Pennors hag he gamaraded, hag ho pezo great ar pez a c'houlenn Doue diganeoc'h.

DILOST AR C'HENTA LODENN

# EIL LODENN

## SEITEKVED PENNAD

### Trelaouenan. — Koajou Kermenguy

Evel am euz lavaret d'eoc'h, eur guchenn vad ac'hanomp a ioa eat da ambrouk Canclaux betek Kermoruz, e kichen Kastel. En em gavet eno, an Aoutrou de Kerbalanek a lavaraz oa guelloc'h d'eomp dont enn dro gand aoun na viche deuet, euz a Vontroulez, soudarded da Ganclaux, evel a ioa deuet euz a Lesneven, rak neuze e viche eaz d'ezhan ober an dro d'eomp, kelc'ha ac'hanomp, trec'hi ac'hanomp hag hor laza-oll enn eun taol.

Dont a rejomp ive-ta enn dro dre an hent braz, oc'h en em ziouall evelato hag o sellet piz enn dro d'eomp. P'en em gafchomp e Kergidu, oa sioul an traou, ne dregerne ken an draonienn gand ar iouc'herez, an tennou fuzil hag an tennou kanol; n'oa den var vale e neb leac'h; ne velet nemet guez dibennet, kleuziou freuzet, parkeier turriet evel pa viche bet e pep hini kant penn-moc'h gouez oc'h ober ho ebad. Var an hent braz oa aridennadou ruz a deue euz an neac'h d'an traon, great gand goad ar rę euz an daou du a ioa kouezet enn emgann. Den na c'helle lavaret : Heman eo goad ar c'houeriad, heman eo goad ar zoudard.....

Ar guel euz an traou-ze a c'hlac'hare hor c'haloun, ha ne zalejomp ket pell el leac'h m'oamp en em gannet ker kalounek dioc'h ar mintin. Diskenn a rechomp d'an traon hep sonjal hor boa freuzet ar pount er penn kenta euz an emgann. N'hor boe ket a geuz, rak Canclaux en doa lezet unan

euz he girri da ober pount e Kergidu; e fesoun, n'en doa ket bet a amzer d'her c'has ganthan. Ni a ieaz dreisthan enn tu-all, ha goude-ze a grogaz enn he limonou hag hen stlapaz er ganol, evit miret ouc'h Canclaux da zont dre an hent braz ma teuche c'hoant d'ezhan da zont var hor lerc'h.

Distrei a rechomp neuze divar an hent braz evit mont da vourk Trelaouenan. Eno oa an oll glac'haret, rak an oll a c'houie hon doa kollet e Kergidu. Clederiz ha Plouescadiz a ioa eat d'ar gear dre an hent-se. Hon-unan oa du hor penn ha laosk an tamm ac'hanomp. O velet kement-se, an Aoutrou de Kerbalanek hor galvaz-oll, hon destumaz enn dro d'ezhan, hag a lavaraz d'eomp :

— Guelet a ran var ho penn eun ear nec'het; koulskoude ne ket kaloun a vank d'eoc'h, hen diskouez oc'h euz great abaoue an derveziou-man; eun dra epken a vank d'eoc'h : hini ac'hanoc'h marteze n'en deuz sonjet n'oc'h euz debret tamm abaoue deac'h da noz, ha koulskoude oc'h en em gannet evel goazed a benn hag a galoun. Petra fell d'eoc'h ? Korf an den ne ket evit harpa aliez keit hag he ioul; izomm oc'h euz, kerkouls ha me, hen anzao a ran hep mez evidoun, euz a eun tamm-bennag d'en em grenvaat. Ha mar deuz unan-bennag e bourk Trelaouenan hag en defe eun tamm bara da rei d'eomp da zibri, e rafe eur vad vraz d'eomp oll.

Kerkent ha m'oue klevet kement-se, an oll en em hastaz da lavaret :

— Deut du-man, deuit du-man, hag ho pezo da zibri ha da efa kement ha ma.karfot.

Ha peb hini a groge e tri, pevar, pemp ha c'hueac'h ac'hanomp evit hor c'has gant-han d'he di.

O velet ac'hanomp oll o vont enn tiez, an Aoutrou de Kerbalanek a lavaraz d'eomp :

— Goazed, gouzout a rit hon euz ambrouget Canclaux betek Kastel; mez mar deuz deuet d'ezhan soudarded-all a Vontroulez, e tigaso anezho var hor lerc'h; ha ma tigouezont varnomp aman epad ma vezimp oll o tibri enn tiez, hor lazint-oll ive hep ma c'hellimp en em zifenn. Me garfe e chomfe an drederen ac'hanomp da zibri ho zamm aman var an hent, ha ma tigouez soudarded Canclaux varnomp, e vezint avoualac'h evit en em zifenn eur pennad, da c'hedal ma vezo ar re-all deuet d'ho zikour.

— Ia, ia, mad ha guir a livirit, Aoutrou de Kerbalanek,

eme an oll. N'oc'h euz nemed henvel ar re a gerfot, oll e chomimp a galoun vad.

— Mad, neuze me a jomo va-unan var an hent gand paotred Plouvorn, tud va bro, ha re Guikourvest. Ar re-all a c'hell mont enn tiez da zibri ha da ehana.

Kerkent al loden vrasa ac'hanomp a ieaz gand tud Trelaouenan d'ho ziez : d'an Aoutrou de Kerbalanek ha d'ar re a ioa chomet ganthan, e oue digaset da zibri ha da efa kement ha ma karient.

Nag e oue debret c'houek an tamm bara-ze! Nag e oue kavet mad! Bennoz Doue da dud Trelaouenan da veza bet ker kalounek ha ker mad enn hor c'henver! Ho zamm bara en doa digaset buez ennomp.

E miz meurs e teu buan an noz. Erru oa an abardavez ha mall oa d'eomp klask hol lojeiz enn tu pe du. N'oamp ket evit chom e bourk Trelaouenan, rak re dost edomp da Gastel ha da Gergidu, ha n'oamp ket breman avoualac'h a dud evit herzel ouc'h Canclaux hag he zoudarded. Da beleac'h ez aimp-ta ?

An Aoutrou de Kerbalanek, goude m'oa achu hor pred ganeomp, hor galvaz oll enn dro d'ezhan hag a lavaraz d'eomp en eur c'hoarzin :

— Alo, paotred, peger buan e sao an tamm bara an den var he dreid! Bremaik edoc'h o vont da goueza var ho penn, ha breman eman adarre an tan enn ho lagad. Guell a-ze, rak emgann Kergidu, mar d'eo bet ar c'henta, ne vezo ket an diveza, da viana evidon-me.

— Nag evidomp-ni ken nebeut, eme an oll.

— Nag evidoc'houi! Tridal a ra va c'haloun ouc'h ho klevet. Lakeat oc'h euz ive 'ta mad ha stard enn ho penn difenn betek ar maro ho Toue, ho relijion, ho roue hag ho pro ?

— Ia, ia, Aoutrou de Kerbalanek, betek hon huanad diveza. Fisiout varnomp a c'hellit, ha n'hon euz ken mall nemed da skei adarre var soudarded ar republik.

— Vad a ra d'am c'haloun ho klevet, mez setu aman eun dra. Varc'hoaz hag en dervesiou varlerc'h, Canclaux a guzo soudarded ha tud euz he berz e pep parrez hag e pep ti euz pep parrez, marteze da c'houlen hanoiou ar goazed.

Ma ne vezit ket er gear p'en em gavo den Canclaux, e vezo lavaret edoc'h e Kergidu hag e vioc'h barnet d'ar maro, me gred. Guelloc'h, a gaf dign, eo mont d'ar gear,

d'an nebeuta d'ar re a zo dimezet, ha d'ar re-all a zo muia izomm anezho. Pa vezo red, me ho kalvo adarre.

— Ha c'houi, petra a reot ?

— Me a jomo e kuz aman hag ahount, el leac'h ma kavo dign e vezo an easa koueza var Ganclaux hag he zoudarded.

— Ni a raio eveldoc'h, eme eur vandenn dud iaouank.

— Ne fell ket dign oc'h alia re, rak gouzout a ran e vezo poan. Aliesoc'h marteze e rankimp kousket er meaz, etouez al lann, eget enn eun ti, etre diou linser.

— N'euz fors, ni a jomo ganeoc'h, a en em ganno ganeoc'h betek ar maro.

— Ne zalc'hign ganen nemed ar re a zo galvet da vont da Gastel d'an tenna d'ar *zort*, hag ar re a zo bloaz pe zaou iaouankoc'h, rak ar re-ze, ma ne jomont ket ganen-me, a vezo kaset a bell bro da veza soudarded d'ar republik, ha da ober el leac'h-all ar pez a rank ar zoudarded ober dre aman, enn despet da zarn anezho marteze.

— Bikenn! bikenn, ne daimp da zoudarded ar republik.

— Nann, n'oc'h euz ket a c'hoant da vont e mesk tud hag a ra kement a draou fall ; abalamour da-ze e talc'han ac'hanoc'h ganen, mez ne jomo nemedoc'h ; ar re-all a alian da zistrei fenoz pep hini d'he gear.

— Ni a jomo ive, ni a jomo ive.

— Nann, ne fell ket dign, abalamour m'euz lod ac'hanoc'h dimezet ha m'euz izomm er gear euz a lod-all evit gounit eun tamm bara d'ho zadou ha d'ho mammou. Hag ouc'hpenn-ze, penaoz e c'hellfenn-me beva kement-all a dud ? Nann, nann, bezit sentuz, goazed ; va c'hredi a c'hellit, ne espernign ket ac'hanoc'h pa vezo red. Daoust hag er mintin-man n'em euz ket lavaret d'eoc'h lammet var soudarded Canclaux ? Koulskoude e c'hellac'h beza lazet ; ha meur a hini, siouaz ! a zo chomet var an dachenn. N'em euz ket bet a druez ouzoc'h pa ranket en em ganna, ar memez tra a rign adarre pa vezo red.

— Mad, diez e kavomp ho kuitaat.

— Soublit ho penn, ha sentit ouzign.

— Ha c'houi, da beleac'h ez eot ?

— Setu aman petra m'euz sonjet : red eo d'eomp klask golo enn eur vro vad, e kreiz an dud a zo a du ganeomp, evit ma vezo easoc'h d'eomp kaout eun tamm boued ha klevet kelou euz a zoudarded ar republik. Me gaf dign al leac'h braoa evidomp, eo koajou Kermenguy. Eno e vezimp etre

Plougoulm, Sibiril, Cleder, Plouescat, Guinevez, Sant-Nouga, Guitevede ha Plouvorn. Ma ne c'helleur ket dont euz a eun tu d'hor c'haout e teuor, me gred, euz a eun tu-all, hag, er c'hiz-se, hor bezo bevanz ha keleier. An Aoutrou de Kermenguy goz n'eman ket er gear, evit guir, rak, evel a c'houzoc'h, ranket en deuz tec'het da Vro-Zaoz, abalamour m'en deuz roet skoazel d'an Aoutrou de la Marche, eskop Kastel, da gemeret an teac'h ha m'en deuz klasket eul lestr d'ezhan da dreuzi ar mor. Eur goall goll eo an dra-ze evidomp, rak he vugale a zo iaouankik-flamm. Mez he verourien en deuz kemennet mad, hag ober a raint evidomp ar pez a c'hellint da ober.

— Mad, Aoutrou de Kerbalanek, pa ranker senti ouzoc'h, her greomp. Ne ankounac'haimp ket ac'hanoc'h, ha d'hon amezeien a dro-var-dro, e lavarimp e peleac'h e viot. C'houi ne ankounac'haot ket ac'hanomp ken nebeut ; fizianz hon euz er pez oc'h euz lavaret d'eomp. Kenavezo ! ar c'henta ar guella.

— Kenavezo, tud a galoun !

Araok en em zispartia oamp en em glevet evelhen : Pa deuche unan-bennag, enn noz pe enn deiz, da zigas d'eomp bevanz pe geleier, ne dlie ket dont he-unan, mar gellche, mez atao digas ganthan eun all pe zaou. Sevel a dlie, enn tu-bennag, e ribl ar c'hoajou, var eur c'hleuz ; ha neuze, houpa teir gueach ha distag, o tifreza houpadenn ar gaouenn. Goude an trede gueach, ni a dlie houpa d'hon tro, eur veach epken, evit diskouez hon doa klevet hag e peleac'h edomp. Ma ne houpachemp ket, e tliet reded a-hed ar c'hoajou hag ar goaremmou a dro-var-dro, enn eur houpa atao teir gueach, an eil varlerc'h eben, ken na glefchet ac'hanomp oc'h ober eun houpadenn. Pa vichemp klevet, e tliet dont varzu ennomp oc'h houpa atao eur veach enn amzer, ha ni a dlie respount bep tro goustatoc'h goustata, dre ma tostachet ouc'h al leac'h ma vichemp ennhan. — Unan-bennag a dlie chom var eur c'hleuz evit ober ar ged, ha diouall na gouesche an dispac'herien varnomp. Hennez, ma velche pe ma klefche eun dra-bennag, a dlie leuskel c'hueac'h pe zeiz houpadenn stag-oc'h-stag, evel ar gaouenn o vont kuit pa vez spountet gand eun dra-bennag. Goude-ze e tlie en em ruza a-hed ar c'hleuziou evit gouzout e pe du e troche ar *zitoyaned*. Ma teuchent varzu ennomp, e tlie kenderc'hel da houpa c'houeac'h pe zeiz gueach stag-oc'h-stag,

ha ni a dlie tec'het guella ma c'hellchemp. Mar dachent abiou, pa vichent eat pell avoualac'h, e tliet, evel er veach kenta, houpa teir gueach distag.

Evel a velit, an traou a lakeamp enn urz vad araok en em zispartia. Eun dra-all a rejomp c'hoaz : rei a rejomp hor ger an eil d'egile da zifenn bepred, hag e pep leac'h, betek ar berad diveza euz hor goad, hon Doue, hor relijion hag hor roue. Goude-ze e kimiadchomp an eil dioc'h egile, ha me her lavar d'eoc'h, ne oue ket hep doan. Lod a iea d'ar gear da gaout ho zud, ha lod-all a iea, evel bleizi, da loja er meaz etouez al lann pe e kreiz ar c'hoajou...

Ni a deuaz da goajou Kermenguy, hag en eur vont ec'h ejomp d'ar Gear-a-Draon da gerc'hat peb a vriad kolo da astenn azindan-omp, evit en em viret dioc'h glebor an douar. Araok gourvez var hor c'huchenn golo, an Aoutrou de Kerbalanek a lavaraz d'eomp :

— Leveromp hor pedennou evit trugarekaat an Aoutrou Doue da veza herrio hon diouallet. Ne ankounac'haomp ket ken nebeut hor mignouned, ha leveromp eun *De Profundis* evit ar re a zo marvet e Kergidu.

Meur a veach em euz pedet a greiz kaloun, a gaf dign : nepred ne zilezan va fedennou ; ne gredan ket evelato e ve biskoaz deuet euz va c'haloun eur beden ker c'houek hag an hini a riz enn abardavez-se e koat Kermenguy.

Skuiz oamp, ne ket souez : kousket c'houek a rejomp oll betek antronoz vintin ; nemed unan ac'hanomp, pep hini d'he dro, a ioa chomet dihun evit ober ar ged. Ne viche ket bet red beza kement-se var evez, rak ne oue klevet netra nemed chilpadenn skiltruz al louarn o reded varlerc'h ar c'had pe al lapin, hag houpadenn kanvaouuz ar gaouenn var dro maner Kermenguy. Al loened gouez a ioa dinec'h ; ne gouient ket e ranke kristenien dont da loja er meaz eveld'ho, e kreiz ar c'hoajou hag e mesk al lann.

Kerkent ha m'ouemp savet divar hor c'huchenn golo, an Aoutrou de Kerbalanek a lavaraz adarre ar pedennou a vouez huel, evel m'ho levereur e pep ti kristen. Hen eo a ranke ho lavaret, abalamour m'oa hen ar mestr varnomp, rak n'oa chomet belek ebed ganeomp. Ar re a ioa eat d'ar gear, en derc'hent da noz, o doa ho c'haset gant-ho, abalamour, a lavarent, ma tlie ar veleien mont adarre da guzet enn tiez m'oant boazet da veza enn-ho araok. Er c'hiz-se, emez-ho, e viche easoc'h ho c'haout pa viche tud klan da gofez,

pe eur vadiziant da ober, rak an dud a gouie pell a ioa e vezent enn tiez-se ; eleac'h o chom ganeomp-ni, ne viche ket eaz ho c'haout pa viche izomm, rak eveldomp-ni, o diviche ranket marteze reded euz an eil goaremm enn eben, euz an eil koat enn egile, dioc'h ma viche kouezet beac'h varnomp ; hag evelse e viche diez gouzout da beleac'h mont d'ho c'hlask. N'o doa ket hon dilezet evit-se, pell ac'hano. Lavaret o doa d'eomp e klefchent, gand an dud, ma vichent enn ho ziez, peur e viche eun emgann-all, ha neuze e teuchent adarre a greiz ho c'haloun d'hor c'haout hag e chomchent ganeomp, keit ha ma viche tennou ha taoliou.

Goude hor pedennou, ec'h en em lakejomp da zibri pep a damm. Hor fest ne oue ket druz, va c'hredi a c'hellit ; n'hor boe da zibri nemed bara torz hag eun tammik bian a gik. Tud Trelaouenan o doa roet d'eomp kement a ioa enn ho zi, evit guir, mez n'edont ket o c'hortoz ac'hanomp-ni ; dre-ze n'ho doa poazet nemed evel m'oant boaz da ober evitho hounan. Ha petra oa an dra-ze evit eur vandenn dud iaouank eveldomp-ni, toullet frank ho gouzouk gand al labour o doa bet en deiz araok e Kergidu ha var hent Kastel ? N'euz forz, gand ar pez a ioa, e oue ranket ober, ha den n'en em glemmaz.

Hed an deiz e chomchomp da ehana, da bura hor fuziliou, da glenka mad hor poultr hag hor boledou, ha da zibria hon dillad kaillaret-oll e Kergidu.

Antronoz, mintin mad, Paol Monot, euz a vilin Kerveneur, hag he zaou genderf, Lell ha Loïs, euz a Gerliviri, a deuaz da zigaz boued d'eomp ha da gounta d'eomp petra a ioa a nevez e kreiz hor c'hoat ; evel guechall an ermited enn dezert, ne glevemp hano a netra.

Paol a gountaz d'eomp oa tremenet dre Blouescat, enn dervez araoc, eur vandenn vraz a zoudarded, hag a rea freuz dre ma'z eant. Den ne grede ken breman herzel out-ho ; laerez kement a gavent, goall lakaat an dud a reant hed an hent. P'oant en em gavet var Bount-Christ, ec'h en em rannchont etre diou lodenn : unan anezho a ieaz varzu Goulc'han, Plouneour ha Kerlouan ; eben a gendalc'haz da vont var eeun gand an hent braz varzu Lesneven. Da beleac'h ez eant e guirionez ? Paol ne oue ket evit her lavaret d'eomp.

O klevet kement-se, e savaz ar goad d'hor penn. Oll hor

boa c'hoant da vont dioc'h-tu varlerc'h an diou vandenn-ze, da lammet varnezho, an eil varlerc'h eben, ha d'ho douara ho diou, araok m'en diviche klevet den edomp var ho lerc'h. N'oa ket hennez mennoz an Aoutrou deKerbalanek. An diou vandenn soudard-se, emez-han, goude beza en em rannet, a c'hell en em gaout adarre an eil gand eben, pa'z eo guir n'ouzomp ket da beleac'h ez eant. Ha petra omp-ni a enep kement-all a dud ? Hag ouc'hpenn, piou a c'hell lavaret n'euz ket deuet var ho lerc'h, euz a Gastel, eur vandenn-all ? Ar guella eo ive-ta chom sioul, ken na vezo klevet eur c'helou-all bennag sklearoc'h.

Paol Monot n'oa evit lavaret d'eomp nemed ar pez en doa klevet. Var dro eiz heur ez eaz kuit gand he zaou genderf, an dour enn he zaoulagad ; diez e kave, a lavare, mont d'ar gear ha lezer ac'hanomp-ni da loja er meaz evel loened gouez.

Var dro div heur e klefchemp iouc'herez, cholori ha jabadao var dro ar Vengleuz. Tregerni a rea ar vro gant-ho a dro-var-dro, adalek Milin-an-Tour betek Milin-Sioc'han, a-hed traonienn Keraouell. Hini ac'hanomp ne c'helle gouzout petra oa an trouz-se. Var dro teir heur-hanter, e klefchomp, var dro Berven, an tennou o vont enn dro, ken stank ha ker stard, ma kavaz d'eomp edor oc'h en em ganna. Lagad an Autrou de Kerbalanek a verve enn he benn, o lavaret d'eomp :

— Paotred, hor breudeur a zo e krok ouc'h ar republikaned ; ha chom a raimp-ni aman ?

— Nann, nann, eme ni a-unan, d'eomp araok !

— E doare eman hor fuziliou, d'eomp ive-ta enn hent d'en em ganna gand hon tud, da vervel gant-ho, mar d'eo red.

Ha ni enn hent a-dreuz ar c'hoajou hag ar goaremmou. Edomp eat eur pennad mad dija, pa glefchomp houpadenn ar gaouenn. Chom a rejomp a za. Houpa a rejeur adarre teir gueach distag.

— N'euz droug ebed, eme an Aoutrou de Kerbalanek. Respountomp hag e klevimp petra a zo a nevez.

Ne jomchomp ket pell da c'hedal. Abarz nemeur ec'h en em gavaz enn hon touez Olier Conseil, euz a Sant-Nouga, hag a lavaraz d'eomp en doa great Canclaux, gand he zou darded, bandennou a zaou-ugent pe hanter-kant den, hag a c'haloupe ar vro en eur laerez kement a gavent, hag en eur

gregi enn dud evit ho c'has d'ar prizoun pa droe enn ho fenn. Evelato, ne deuent ket a-benn euz ho zaol e kement leac'h ma'z eant. E Landeboc'her, paotred Guillou Berthou hag ho amezeien, da c'hedal anezho da vont kuit, a ioa en em guzet adren eur c'hleuz, e kichen an ti, ha p'edo ar zou darded, leun ho c'hof, o vont a-biou d'ezho, a-hed an hent, a laoskaz varnezho beb a denn hag a ziskaraz eun dek pe zaouzek. An taol-ze a skuillaz ar spount etouez ar republikaned : dont a rejont var ho c'hiz da Verven, hag edont eno, eur pennad a ioa, o tiviz petra da ober, pe distrei da Gastel, pe chom e Berven, hervez m'oa gourc'hemennet d'ezho.

Enn eun taol e klefchot, e tu ar Vengleuz, var hent Lanhouarne, kanaouennou ha iouc'herez. Petra ioa-ta a nevez enn tu-ze ? Setu aman.

Ian Prigent, mear Guitevede, hag a ioa ganeomp-ni e Kergidu, o velet penaoz o doa stourmet ouc'h ar republikaned paotred Landeboc'her, ha pegen eaz oa sevel tud ar vro a enep soudarded Canclaux, a deuaz enn eun taol enn he benn mont da Lanzeon da gemenn da Baol Inisan dont dioc'htu gand tud he vro varzu Berven, evit rei an taol diveza d'ar republikaned. Ne c'hellaz ket, siouaz! dont a-benn euz he vennoz. P'edo o tistrei divar hent Lanhouarne evit mont varzu ar Vengleuz, ec'h en em gavaz dirak eur strollad soudarded hag a deue varzu enn-han. N'oa ket evit tec'het, rak n'edo ket daou c'hant paz diout-ho. Ian Prigent ne gollaz ket he benn evit-se. Var an hent oa eur paotrik a zaouzek pe drizek vloaz o tiouall he vioc'h. Ian Prigent a ieaz d'her c'haout hag a lavaraz d'ezhan :

— Ro peoc'h, va faotr ; lez da vioc'h ganen-me. N'en em gavo drouk ebed gant-hi : me eo mear Guitevede.

Ha kerkent Ian Prigent lakaat he zourn var ar vioc'h en eur skei varnez-hi, gand eur vialennik, da vont araok, evel pa viche bet o vont gant-hi d'ar foar. Kaout a rea d'ezhan en diviche gellet er c'hiz-se mont abiou hep m'en diviche sonjet den ebed enn-han.

Ar zoudarded, evit guir, ne reant nemed mousc'hoarzin o velet Ian Prigent o c'horta he vioc'h enn he raok. Mez ar c'habiten a ioa eun tamm lian enn dro d'he benn, goude beza great eur zell out-han, a jomaz krenn enn he za.

— Soudarded, soudarded, krogit enn den-man : heman a ioa e Kergidu.

— Me, eme Ian Prigént, a ia da esa guerza ar vioc'h-

man d'ar c'higer, da Blouescat, evit gellout kaout eur guennek-bennag da brena bara.

— Gevier, gevier, eme adarre ar c'habiten, a bouez he benn, ha droug enn-han! Hennez, ar c'hos-tamm koueriad-se, eo en deuz va bornet-me, e Kergidu, gand eun taol forc'h.

— Me n'hoc'h anavezan ket, eme Ian.

Ha ne lavare ket a c'hevier evit lavaret an dra-ze, rak meur a daol forc'h enn doa roet.

— Mad, me da anavez, liou ar groug, ha bremaik me en diskouezo did. — Soudarded, krogit enn-han, liammit he zaouarn d'ezhan adren he gein, hag e bourg Berven dirak an oll, ni her fuzilio.

— Fuzilia eun den ne ra droug ebed d'eoc'h, n'euz arm ebed gant-han?

— Ma n'euz ket breman ez euz bet.

— Neuze oa d'eoc'h tenna varnez-han.ha ne ket breman.

— Eo, eo, breman eo d'eomp lakaat ac'hanod da baea va lagad di-me. Kea atao : te a c'heuz bornet ac'hanom-me ; bremaik te ne vezi ket born, dall put e vezi avad. Kargit mad ho fuzuliou, soudarded, abalamour d'eomp da rei he stal d'ar c'houeriad-man kerkent ha m'en em gavimp e Berven.

E guirionez, ne zalechont ket d'en em gaout e Berven, ha, dioc'htu m'oant en em gavet, heb rei amzer da Ian Prigent da lavaret eun tamm peden zoken, e oue staget ouc'h tour an iliz, ha, buannoc'h eget n'her lavaran d'eoc'h, e oue laosket varn-han daou-ugent tenn fuzil enn eun taol..... Iouc'herez ha tennou ar re-ze eo oc'h euz klevet n'euz ket goall bell. — Me, eme Olier Conseil c'hoaz, me, o c'houzout mennoz Ian Prigent, a ioa eun den a benn hag a skiant, a zo deuet da lavaret d'eoc'h petra en doa c'hoant da ober. C'houi breman, Aoutrou de Kerbalanek, a raio ar pez a gerfod.

— Bennoz Doue d'eoc'h, Olier Conseil ; it d'ar gear, lavarit da baotred Guitevede beza var c'hed ac'hanomp. Ni a ia da vont enn dro da goat Kermenguy. Me a gaso fenoz tud enn dro da lavaret d'hor mignouned en em zestum ha beza e doare, enn derveziou kenta, da zont ganeomp da skei adarre var soudarded Canclaux.

Olier Conseil a ieaz d'he gear ha ni a zistroaz da goat Kermenguy. Pa ouemp en em gavet, an Aoutrou de Kerbalanek a roaz da bep hini ac'hanomp he gevridi. Me, evit va lod, a ioa gourc'hemennet dign mont da Lanzeon da lavaret

da Baol Inizan petra a ioa c'hoarvezet gand Ian Prigent, ha d'hen digas ganen, hen hag he dud, da gaout an Aoutrou de Kerbalanek.

---

## TRIVAC'HVED PENNAD

---

### Keraouell

Al loar a ioa o sevel p'edon oc'h en em lakaat enn hent : digoc'hen oa an amzer. Eur pennad brao a vale am boa da ober evit mont da Lanzeon, ha poan am boa c'hoaz em morzed glazet e Kergidu : Evelato e kave dign e vichenn araok an deiz e penn va beach. An Aoutrou de Kerbalanek, o velet ac'hanoun o kamma, a lavaraz dign en eur c'hoarzin :

— Kea atao, Ian Pennorz, e kanol Keraouell e kavi dour. Laka eur pennad da vorzed ebarz hag e teuio da zistana, ha nebeut goude da barea.

— Louzou marc'had mad, Aoutrou, eo hennez ! Emaoc'h oc'h esa ober goad ac'hanoun ; mad, hen ober a rign, rak an tan a zo em morzed.

Destumm a riz va benviachou tenna-tan, hag eur pennadik goulou koar, gand aoun n'am biche izoum da velet sklear eun tu-bennag, epad an noz. Goulen a riz va bouledou ha va foultr evit gellout en em zifenn ma viche red : kregi a riz em fuzil. Kenavezo ar c'henta, a liviriz d'am c'henvreudeur, ha me enn hent, en eur jilgammat, a-zindan diou-askell an Aoutrou Doue ha va Eal-mad.

Anaout mad a-rean an hent euz a goajou Kermenguy da Geraouell, mez aoun am boa o vont a-hed an hent. Marteze pa sonchenn nebeuta e koueschenn, evel Ian Prigent, e kreiz eur vandenn soudarded. Abalamour da-ze e teuen a-hed ar c'hleuziou dre ar parkeier. Kredi a c'hellit ne rean ket eun hent eaz ; meur a veach oa bet ribinset va (dremm) bisaich ha va daouarn dign, gand an drez hag ar spern, o

vont dreist ar c'hleuziou. Evelato, a fors da boania ec'h en em gaviz dirak pount Keraouell. Chom a riz a za da zelaou ha ne glefchenn netra. Ne zaleiz ket da glevet kan ha iouc'herez a bell; me gred e tlie beza var dro maner Ker-Ian, enn tu-bennag; evelato, ne gouien ket mad avoualc'h e peleac'h oa. Gouzout a rean da viana oa soudarded Canclaux o c'haloupat ar vro. Zoken e kave dign em boa klevet tud o kaozeal goustat var dro maner Keraouell; mez ne gouien ket piou a ioa o kaozeal, pe tud ar vro pe re-all. Chom a riz eur pennad da sonjal; kaer am boa sonjal, ne gouien ket muioc'h petra oa ar guella dign da ober. Atao e kleven krial ha iouc'hal var zu Ker-Ian; ne ket an dra-ze a rea aoun dign; mez kaoût a rea dign e kleven ive atao kaozeal goustadik enn dro dign, enn tu-bennag, heb ma gouien e peleac'h. Petra oa ar guella dign da ober? N'oan ket evit chom eno, azioc'h pount Keraouell, evel eur mean enn eur c'hleuz; red oa dign mont araok pe dont adren, unan a zaou. Eul lastez mez a grogaz ennoun : sevel a riz e mesk al lann var ar c'hleuz, hag ac'hano e selliz piz, diouc'h an daou du, var an hent braz a ia euz a Blouescat da Landivicho. Ne velen den ebed varnezhan : mad oa an traou, a gave dign: n'em boa nemed diskenn ha mont d'ar ganol da goalc'hi va morzed. Araok diskenn e kuziz mad va fuzil, va boledou ha va foultr e mesk al lann, rak aoun am boa d'ho glepia.

E kenver pount Keraouell euz eun tamm douar diskloz, leun a raoz hag a vrouan; an dour-beuz, o vont dre greiz, en deuz great eno goueriou bian. C'hoant am boa da vont etouez ar raoz-se, enn unan euz ar goueriou bian, pella ma c'helchenn dioc'h an hent braz. Eno e kave dign e viche eaz dign goalc'hi ha distanna va morzed, hag ive efa eur banne dour, rak sec'hed braz em boa. Kemeret a riz penn-her, ha mont a riz adreuz ar goueriou bian hag ar brouan hirra ma c'helchon e touez ar raoz. P'ouen azezet var ribl ar ganol, e tenniz va alan; eat oa berr var-noun; ma n'em boa ket bet a aoun, em boa bet enkrez da viana.

Kenta a riz oue efa eur banne dour. N'oa ket dour mad, mar kirit, rak dour kanol n'oa ken; mez pa vez sec'hed, peb dour a zo mad. Goude-ze ec'h en em lakiz da goalc'hi va morzed. Nag a vad a rea dign ar banne dour-ze! Distana a rea ar gouli nebeut-a-nebeut, hag a-benn eur pennad e stankaz ar goad, rak abaoue m'oan en em lakeat da vale,

oa digoret ar glaz. Guellaat a rea dign, plega hag astenn va gar a c'hellenn breman hep poan ebed : edon e doare da vont da Lanzeon keb aoun da jom enn hent.

Pegeit e chomiz enn dour, ne oufen ket her lavaret. Edon erru er meaz pa gleviz tud o tont, enn eur gaozeal, var an hent braz, a-hed bali maner Keraouell. Piou oa an dud-se? Hag int-hi a ioa tud ar vro, tud a relijion hag a zoujanz Doue? Hag int-hi a ioa soudarded ar Republik? N'oa ket eaz dign her gouzout, hag abalamour da-ze a chomiz sioul etouez va raoz. Ne zalejon ket da c'houzout piou oant, rak dont a rechont betek pount Keraouell, azioc'h va fenn. N'oa ken hano gant-ho nemed euz an Aoutrou Borgne de la Tour, euz an Aoutrou de Kerbalanek, euz a Ian Prigent. Kement ha ma c'hellenn ho c'hlevet, e kavaz dign edont o klask an Aoutrou de Kerbalanek, hag an Aoutrou de la Tour, evit ober d'ezho, emichanz, evel o doa great da Ian Prigent. N'oa ket ar c'homzou-ze kelou brao d'am skouarn. Eun tamm aoun a grogaz enn-oun; plega a riz va fenn, soubla a riz ken izel, mac'h en em gaviz, heb gouzout penaoz, azezet er ganol eleac'h beza var he ribl. C'hoant am boa da veza kuzet gand ar raoz hag ar brouan.

Ne ouzoun ket pe em boa great trouz o rikla er ganol, pe n'em boa ket; da viana, unan euz ar zoudarded ne ehane da grial d'ar re-all oa eur c'houeriad kuzet etouez ar raoz. He gamaraded a c'hoarze goab d'ezhan; mez seul-vui ma c'hoarzet d'ezhan, seul bennokoc'h a-ze n'oa ken.

— Daoust ha piou, eme ar zoudarded, a iafe da guzet e kreiz an dour? Diot eo tud ar vro-man, evit guir, mez n'int ket diskiant avoualac'h evelato evit ober traou evelse.

Kaer a oue her goapaat, hen ne reaz van ebed : derc'hel a rea atao d'he lavar, evel pa viche bet an diaoul enn he gorf.

— N'am c'hredit ket, emezhan? Mad, bremaik e velot ha ne ket guir ar pez a lavaran.

— Daoust ha c'hoant mont da ziliaoua ec'h euz e kreiz an noz, e kanol Keraouell?

— Ne ket da ziliaoua eo ez an; d'ar chase, avad, ne lavaran ket.

— Da chaseal petra?

— Da chaseal tud, enebourien ar Republik. Ne glevit-hu ket eur c'hi o c'harzal?

— Eo, klevet a reomp eur c'hi o c'harzal, pe o iudal; ne ouzomp ket kals petra ra.

— Dioc'h he harz, hennez a zo eur c'hi chase. Me a ia d'her c'herc'hat, hel laosko aman etouez ar raoz hag e vezo guelet unan-bennag o sevel alese. Da c'hedal ma vezign distro, diouallit mad n'e daio kuit ar re a zo kuzed a-ze etouez.

— Bez dinec'h var gement-se, ni a ziouallo mad, ha n'hor bezo ket a boan o viret ouc'h den da vont kuit ac'halen.

— Guelet a vezo great.

Hag hen kuit ac'hano da Gerc'hoenner, da zistaga Polidor, ki chase braz an Aoutrou Borgne de la Tour, perc'henn maner Keraouell, a ioa e Kerc'hoenner abaoue m'oa eat he vestr d'ar prizoun, ha ne rea nemed harzal ouc'h he stag. Hen digas a reaz gant-han, hag hen isa a reas etouez ar raoz.

Enn taol-man e kave dign oa great ganen. Sevel a riz va c'haloun varzu Doue; goestli a riz, mar gelchenn dont e buez ac'hano, mont diarc'henn da bardouna da Zant-Ian-ar-Biz, va fatrom. — Ne ket-ta, ne dlien ket c'hoarzin? Polidor a iea hag a deue, dre douez ar raoz, a lamme dreist ar goueriou bian hag a biltrote dre an dour kement, ma rea dudi ar zoudarded a zelle out-han divar ar pount. Furcha a ra dre oll... Tostaat a ra ouzign... Evit doare en deuz klevet ar c'houez ac'hanoun... Great eo ganen! Evelato me ne finven ket muioc'h eget na ra tour ar C'hernik gand eur barrad avel.

Soudarded ar republik a heulie, a daol-lagad, Polidor, guella ma c'hellent. N'oant ket evelato evit guelet mad avoualac'h, rak ar raoz a ioa re hir; ha kaer e doa al loar beza sklear, n'oa ket koulskoude ker sklear hag an deiz. N'oant ket evit heulia ar c'hi nemet dre an trouz a rea o piltrotat dre ar goueriou bian : a veac'h e veleur ar raoz oc'h horzella.

M'en diviche great Polidor eun harzadenn epken, oa great ganen evit ar bed-man : dek tenn d'an nebeuta ho diviche dioc'htu torret va fenn ouzign. Mez sant Ian, va fatrom benniget, en doa selaouet va fedenn. Hag evit guir ive avad, divezatoc'h oun bet diarc'hen o pardouna e Sant-Ian-ar-Biz; rei am euz great guerz eun ofern d'an Aoutrou Persoun, ha prena am euz great, d'ar sant, eur c'houlaouenn goar a nao real ha daou vennek.

Ar paour keaz ki! Kerkent ha m'en em gavaz ganen, e chomaz eur pennad a za da zellet ouzign. Ne zaleaz da

anaout, me gred, evit-han da veza ki, oan eur c'hristen mad, dishenvel dioc'h ar zoudarded, rak dont a reaz d'am c'haout hag harpa a reaz he fri ouc'h va stomok. Me a flouraz he gein d'ezhan heb lavaret ger, gand aoun da veza klevet, ha Polidor en em lakeaz da lipat va diou-voc'h ha va daouarn gand he deod karantezuz.

O velet ar c'hi o chom a za, ar zoudarded a grie :

— Kis, kis, Polidor ! Pill, pill-ta !

Polidor ne rea van ouc'h ho c'hlevet ; lipat a rea atao va daouarn ha va diou-voc'h dign. A-benn eur pennad ez eaz kuit heb ober eun harzadenn, evel p'an diviche goezet oa red rei peoc'h. Ki kalounek, kea ! Miret ec'h euz va buez dign koulskoude en eur devel edon etouez ar raoz. Abalamour da-ze em euz kement a joa ouc'h ar chaz. Polidor ken nebeut ne garie tamm ar *sitoyaned ;* c'houez fall, a gaf dign, a zante gant-ho. Antronoz e kouezas klan, marteze abalamour m'oa eat he vestr d'ar prizoun oa ; taga a reaz pevar zoudard. Krouget e oue ar paour keaz Polidor ; mes evelato ar pevar enn doa taget n'int ket distroet da ober brezel d'ar Vretouned. — Eur prizounier paket e Rosko, er zizun varlerc'h, en deuz lavaret an traou-man d'eomp-ni goude-ze.

Polidor a ioa eat kuit, mez me a jome atao enn dour : ha kredi a c'hellit n'oa ket tomm dign, rak e miz meurs e vez c'hoaz ien an amzer. Ar zoudard a ioa bet o kerc'hat Polidor a bec'he goasoc'h eget biskoaz, abalamour n'en doa kavet netra, hag ar re-all a c'hoarze d'ezhan a greiz kaloun.

A-benn eur pennad ez echont kuit, adarre dre vali maner Keraouell. Me ne greden ket tec'het c'hoaz : aoun am boa na viche chomet da guzet ar pennok a ioa bet o kerc'hat Polidor. Pegeit e chomiz er c'hiz-se c'hoaz etouez ar raoz ? Ne oufenn ket her lavaret. Kenta tiz em boue, eo guelet an tan, dre greiz ar guez, var dro Kerc'hoenner enn tu-bennag. Tan braz e ranke beza, rak dont a rea ar sklerder betek ar foenneier a zo a-hed kanol Keraouell. Kri ha iouc'herez a gleven ive, evel pa viche kollet ho fenn gand ar re o doa lakeat an tan. Chom a riz mantret heb gouzout petra da ober. A-benn eun nebeudik e kleviz anezho o vont kuit, mez da beleac'h ez eant ? N'oan ket evit her gouzout. Pa ne gleviz netra ebed ken, e saviz euz a-douez ar raoz, gleb-dour-teil, hag, hep gouzout kals, me gred, petra rean, ez iz da velet e peleac'h oa bet an tan.

N'oan ket en em faziet, e Kerc'hoenner eo o doa lakeat an tan. Devet oa kement tra ioa: an ti, ar granchou, ar c'hreier, ar c'holoeier hag ar c'hoat da ober tan. A drugare Doue, tud an ti n'o doa bet droug ebed: epad m'oa bet ar zoudarded oc'h ober ho zro e pount Keraouell, o rei eun tamm spount di-me, o doa oll kemeret an teac'h, rak guelet a reant oa kordigellet a fallagriez kaloun ar zoudarded ; an dra-man am beuz klevet abaoue.

Me a jome mantret o velet kement-all a dan hag a c'hlaou, pa zantiz eun tamm tomder o tont enn-oun.

— Sell-ta, eme-ve dign va-unan ; gleb oun hag aman euz eun tan braz, kouls eo dign sec'ha va dillad araok mont kuit, rak anez e vezign skournet araok varc'hoaz vintin.

Ha me tostaat ouc'h an tan, trei ha distrei outhan a dren, araok hag a gostez. Ne ouenn ket pell evit beza seac'h, rak eno oa berniou glaou, herder gant-ho, evel n'oc'h euz guelet biskoaz. Heb ma gouient, ar zoudarded o doa great, enn dro-man, eur vad vraz di-me. Pedi a riz em c'haloun an Aoutrou da bardouni d'ezho an torfet-se. Koulskoude ne ket Ian Pennors eo an hini a bed aliez evit ar *zitoyaned ;* mez enn dro-man, evel a lavaran d'eoc'h, o doa great vad dign, hag eur veach ne ket atao eo.

Goude beza sec'het va dillad ha lakeat eun tamm tomder em izili, e tistroiz var va c'hiz da glask va fuzil, va boledou, va foultr, va direnn ha va benviachou tenna-tan am boa kuzet, evel a ouzoc'h, var eur c'hleuz azioc'h pount Keraouell. Kaer am boa klask ne gaven netra : koulskoude al laer ne c'helle ket beza bet dre eno : marteze ive oa eun tamm badinellet va fenn, hag an dra-ze n'eo ket iskiz. N'oa ket eiz dervez m'oan eat euz ar gear, hag em boa guelet kement a draou, ma kave dign oa hanter-kant vloaz abaoue m'oan eat euz a di va zad. N'em boa ket kollet va fenn evelato, hag ober a riz neuze ar pez am euz great abaoue bep tro m'oun en em gavet nec'het ; en em erbedi a riz ouc'h ar Verc'hez Vari hag ouc'h sant Ian, va faeroun ; goulen a riz skleri-jenn digant-ho evit en em anaout, en eur lavaret d'ezho n'em boa ken ioul nemed difenn va Doue, va roue ha va bro.

Me gaf dign e oue selaouet va fedenn, rak enn eun taol va dourn a gouezaz var eun dra-bennag a galed : va fuzil oa ; e fesoun em boa he c'huzet mad. An traou-all a gaviz enn he c'hichen. Sederraat a reaz va c'haloun ouc'h he c'haout, rak ne gaven ket diriskl bale heb va fuzil. Evelato,

d'ar mare-ze, kaout eur fuzil a ioa kaout merk-ar-guir evit mont d'ar maro. An dra-ze ne rea netra : gand va fuzil, da viana, e c'hellenn en em zifenn, hag, her lavaret a c'hellan d'eoc'h, gant-hi em euz kaset meur a zispac'her d'ar bed-all.

Setu me adarre krog em fuzil, guelleat d'am morzed, va-unan var an hent braz. An traou a ioa c'hoarvezet ganen abaoue m'oan diskennet e kanol Keraouell, o doa lakeat ac'hanoun da ankounac'haat ar pez en doa gourc'hemennet d'ign an Aoutrou de Kerbalanek ; ankounac'heat em boa e ranken beza araok ar mintin e Lanzeon. N'oan ket re zivezat, ha, ma n'en em gafche netra ganen, e vichen c'hoaz araok goulou-deiz e penn va beach.

En em lakaat a riz enn hent, mez ne iz ket a-bell. Epad m'edon e touez ar raoz, o toura va morzed, em boa klevet, evel a ouzoc'h, ar zoudarded o vont kuit goude beza lakeat an tan goall e Kerc'hoenner, mez ne gouien ket varzu peleac'h oant eat. Mad, breman ne ket diez dign her gouzout. Kerkent ha m'oenn savet dioc'h Keraouell, e veliz Croaz-ar-Pab, eur groaz vrao meurbet, diskaret ha torret. Anat oa dign oa tremenet ar republikaned dre eno. Hogen, hennez eo hent Guinevez hag hini Lanzeon. Ha fur oa dign ober ar memez hent gant-ho ? Lod a lavaro dign marteze e tlichenn beza eat var ho lerc'h, ha pa ne viche bet ken nemed evit lavaret da Baol Inisan beza var evez pe kemeret an teac'h, rak oat erru varn-han. Pep hini a lavaro ar pez a garo, me n'oan evit goulen ali ouc'h den, hag a reaz va fenn va-unan. Euz a Geraouell da Lanzeon, n'euz nemed an hent braz penn-da-benn ; ar zoudarded a dlie beza eat dre an hent-se, ne c'hellenn ket-ta en em gaout enn ho raok, pa'z eo guir oant eat euz a Gerc'hoenner evit eun heur a ioa d'an nebeuta. N'oan ket, evel a velit, evit kas kelou ebed da Baol Inisan. Sonjal a riz neuze trei a gleiz ha mont da Vaner-al-Liorzou, da di Herve Soutre, breur-kaer da Baol Inisan, hag ive kerent tost avoualac'h di-me. Hennez a dlie gouzout eun dra-bennag, ha dioc'h ma lavarche dign, me a iache da Lanzeon pe a zistroche da lavaret d'an Aoutrou de Kerbalanek penaoz ez ea an traou. Klemmit ac'hanoun, mar kirit, mez na it ket da lavaret en defe bet aoun Ian Pennors rak ar republikaned, abalamour n'oa ket eat da Lanzeon.

---

# NAONTEKVED PENNAD

---

## Maner-al-Liorzou

Mont a riz ive-ta varzu Maner-al-Liorzou. D'ar mare-ze n'oa ket brao rei golo d'an oll, da dud eveldi-me dreist pep tra, a gouiet a ioa bet e emgann Kergidu. Evelato e kave dign em biche lojeiz e Maner-al-Liorzou, rak, ouc'h-penn m'oamp ive-ta eun tamm kerent, evel em euz her lavaret d'eoc'h, breman oa var dro eiz miz, em boa great eur vad vraz da Herve enn eur prosez en doa bet gand eur marc'hadour kezek. An dra-ze en doa guerzet he varc'h da eur marc'hadour; diviz en doa great he ziskarg, mez he c'hollet en doa abaoue. Me a ioa gant-han p'an doa guerzet; da dest e ouen galvet ; kreded oan bet, evel ma'z oa dleet, hag Herve a c'hounezaz he brosez. Evit guir, anaoudek oa bet a gement-se, ha beza oan bet zoken, tri miz a ioa, paeroun d'an diveza euz he vugale, a reat an Didik anezhi, abalamour ma'z oa Mac'harit he hano.

Herve Soutre a ioa ive-ta koumper dign, ha beza koumperi, an dra-ze a laka atao ar c'halonou d'en em domma an eil ouc'h eben. Hag ouc'hpenn-ze, karet a rean ive he vap Ivonik, paotrik a bevar bloaz euz ar re goanta, a gouie va anaout hag a furche va godellou, pa'z eann di, da c'houzout pe graon pe avalou a viche ennho. Ha neuze, ti va c'houmper Herve a ioa eun tiegez a zoujanz Doue ; dre-ze en doa daou vevel euz ar re vella, Ion an Deniel ha Goulc'hen Abolier ; ar re-man am anaveze mad, ha me a rea stad anezho ive, abalamour ma'z oant mad e kenver ho zud, rak beb bloaz e kasent d'ezho, heb derc'hel diner, kement guennek a c'hounezent e ti Herve Soutre.

Setu me o vont varzu Maner-al-Liorzou. Her lavaret a ran, mont a rean dinec'h avoalac'h divar benn Herve ha Katel Eukat, he bried. Guir eo, fors soudarded a ioa er vro ; enn hor beg douar-ni n'oa bet biskoaz guelet kement-all.

Mez Maner-al-Liorzou n'eman e kichenn hent braz ebed, ha soudarded Canclaux a dle gouzout dija pegement a goust d'ezho dont enn hentchou bian divar an hentchou bras. Paotred Landeboc'her o doa roet d'ezho eur gentel vad enn derc'hent.

Goude-ze o deuz her gouezet guelloc'h ; ha me, evit va lod, em euz hen desket d'ezho meur a veach.

Evelato, er C'hroaz-Hent, dirag ar maner, ne gaviz ken enn he za ar groaz vean a ioa eno, hag em boa diraz-hi ken aliez a veach lammet va boned. Enn eur zellet enn dro dign, e kaviz tamm aman tamm a-hount, stlapet e kichen eur poull dour; ennhan, me gred, oa taolet an tammou all. « Asa ! eme-ve, dre aman euz c'houez ar rost ! Ar *zitoyaned* » pe an diaoul a zo tremenet dre aman, rak int-hi hepken a » c'hell beza, er c'hiz-man, bruzunet kroaz hor Zalver ! Na » petra lavaran, ar *zitoyaned* pe an diaoul ?.... An eil hag » egile, me hen toufe, rag an diaoul a zo e kaloun ar » *zitoyaned*, ha dre-ze ez eont atao a-unan. »

Mad, an traou-ze a lakeaz diez va spered, Dont a riz da gaout aoun, nann abalamour dign va-unan, rag va fuzil a ioa ganen, hag, araok mervel, me am biche c'hoariet ar vaz ha diskabellet meur a hini, mez abalamour d'am c'houmper Herve Soutre, abalamour d'he bried, Katel Eukat, ha d'an daou elig binniget ho bugale.

Er venojenn, e kichen an ti, e veliz kalz roudou tud, roudou bouteier ler, roudou bouteier ler-goat. O velet kement a vale dre eno e chomiz a-za mantret.

Kement-man a dud ne d-eont jamez var eun dro da Vaner-al-Liorzou ; hag ar groaz a zo du-hount bruzunet er C'hroaz-Hent !

Heb gouzout re perag, en em lakiz da vale buannoc'h varzu ti va c'houmper Herve Soutre. Eur veach pe ziou oan chomet a-za da c'houzout ha me a glefche eun tamm trouz-bennag enn tu pe du. Nann, sioul oa an noz, didrouz oa tro-var-dro, ne gleven nemed va c'haloun o lammet em c'hreiz.

Pa en em gaviz dirag Maner-al-Liorzou, oan evel dialanet; re a enkrez am boa, a gaf dign. Araog diskenn euz ar park enn hent, ec'h en em harpiz ouc'h ar c'hleuz a-zindan eur skour lann; chom a riz hep tenna va alan, astenn a riz va skouarn da zelaou ha me a glefche eun dra-bennag a bell pe a dost. Allaz ! Netra, netra! Ker sioul oa Maner-al-

Liorzou evel bered Guinevez pa vez sounet an hanter-noz.
Diskenn a riz enn hent ha mont a riz var eeun da gaout an or-borz. — Maner-al-Liorzou en doa eur pors-kloz. — Plega a riz da zellet dre zindan an or : edon dirag an ti ; n'oa ket a c'houlou e prenestr starn-an-daol ; mez an dra-ze n'oa ket iskiz, rak divezat oa dija. Herve Soutre, Katel Eukat, Ivonik hag an Did, a dlie beza enn ho guele abaoue div heur a ioa d'an nebeuta. Esa a riz digeri, mez an or a ioa prennet enn diabarz. Skei a riz varn-hi daou pe dri daol gand kros va fuzil..... Netra ne respountaz dign. N'em boa ket a c'hoant d'en em zoania re ; skei a riz adarre eur veach, hag eur veach-all c'hoaz, atao gant kros va fuzil, hag atao ne roet respount ebed dign. Dont a riz evelato d'en em jala ; skei a riz krenvoc'h ha mortoc'h var an or..... Netra.
Ha me gervel :
— Herve Soutre, eme-ve, Herve Soutre !
Netra !
— Herve Soutre, Katel Eukat, digorit dign-ta ! N'o pezet ket a aoun, me eo Ian Pennors, me zo kar d'eoc'h, me eo paeroun an Did !
Netra !
— Digorit dign, me ho ped, va zud paour ! Eun taol kleze am euz bet em morzed hag a ra kals poan dign. Enn hano Doue e teuan da c'houlen lojeiz diganeoc'h, rak n'oun ket evit mont larkorc'h. Digorit dign...
Netra !
Evit beza direbech avoalac'h e krogiz adarre em fuzil hag e skoiz ker kren ha ker kren var an or, ma kave dign e vezen klevet betek Pont-Christ ha Plouescat.
Netra atao !
Eo, kaout a reaz dign klevet evel eun dra-bennag o klemm e kreiz trouz an avel a c'houeze er guez dero a zo var gleuz liorz al leur ; mez ne riz ket kals a van evit kement-se. « Mad, » red eo dign da viana mont er porz hag enn ti zoken, mar » gellan, pa'z eo guir oun deuet beteg aman. »
Mez, evit mont er porz, oa red dign divarc'ha an or, rak e Maner-al-Liorzou, evel a c'houzoc'h, ez euz eur pors kloz, pe mont ebarz dreist ar voger. — Divarc'ha an or ! Arabat oa dign hen esaat, rag re skuiz ha re zinerz oan breman evit-se. Easoc'h c'hoaz oa dign mont dreist ar voger. Setu ar pez a riz, dre boan, mar kirit, mez mont a c'helliz dreist evelato. Sellet a riz piz enn dro dign araog mont larkoc'h ;

lakaat a riz va skouarn da zelaou; mez kaer em boa sellet ha selaou, ne velen seurt, ne gleven netra. « Mad, red eo e » kouskfent evel gozed enn ho zoullou, pa ne zihunont ket, » eme-ve en eur vont da gichenn prenestr starn-an-daol. »

Lakaat a riz va fenn er prenestr, ha, va fri harp ouc'h ar guer, ec'h esaiz guelet e diabarz an ti. Mez ne oan evit guelet netra, ha setu me nec'hetoc'h eget biskoaz. Skei a riz kren avoalac'h, gand va dourn serret, var ar prenestr; netra ne finve, netra ne respounte! Diez oa va fenn; red oa dign kouskoude gouzout petra ioa c'hoarvezet, hag evit-se e rañken mont enn ti. Dont a riz da gaout an nor : serret oa. Skei a riz varn-hi krenvoc'h c'hoaz evit n'am boa great var ar prenestr. Netra! netra! Eo, pa lavarign mad; kaout a rea dign beza klevet adarre evel unan-bennag o klemm dre douez skourrou ar guez dero, ha zoken, n'edo ket pell diouzign.

Rei a riz d'ezhi neuze eun taol penn-skoaz hag e tigoraz a-flao. Trouz an or o tigeri a reaz aoun dign. Ia, aoun am boue, me, Ian Pennors, ha kouskoude n'eo ket eaz va spounta. Perag em boue aoun? Ne oufen ket her lavaret; me gred oa abalamour ma ne respounte den ac'hanoun ha ma velen an ti du diabarz. N'oan ket evelato evit dont var va c'hiz... Dont a reaz da sonj dign enn eun taol, edo ganen, em godel, va benviachou tenna-tan hag eur pennad goulou koar. Alumi a riz va goulaouenn...

Petra veliz neuze? Oh! eur rann-galoun oa! Guele Herve, a ioa e kichenn an aoled, a ioa divarc'het; arbel Katel Eukat a ioa diskolpet a daoliou bouc'hal; an dillad a ioa stlapet aman hag a-hount dre al leur-zi; eur grucifi euz ar re vraoa, e doa bet Katel, pa zimezaz, digant itroun goz maner Maille, a ioa eat kuit.....

Arabat eo d'eoc'h kemeret souez o velet ac'hanoun o sellet ker pis-se ouc'h an traou : c'hoant am boa da c'houzout piou a ioa bet dre eno. Gouzout a rean o doa an dispac'herien kasouni ouc'h hor relijion hag ouc'h hon Doue, mez gouzout a rean ive e karient dreist pep tra, er brezeliou a reant d'eomp, an arc'hant hag ar pez a c'helle talvezout arc'hant. Hogen, krucifi Katel Eukat a dalie dek skoued, dioc'h ar gount a ioa great, deiz an eured, pa oa bet lakeat da ober an dro da daol an dud-nevez, var eur plat stean ker guenn hag arc'hant.

Pa veliz oa eat kuit ar grucifi vrao-ze, e teuaz da anat

d'ign oa bet ar zoudarded oc'h ober ho zro dre eno. En em lakaat a riz neuze da zellet pisoc'h dre an ti da c'houzout ha me a velche unan-bennag, beo pe varo. Ha petra veliz ? E kreiz al leur-zi, el leac'h m'oa kleuzet gand an dud o vont hag o tont euz an eil penn d'egile d'an ti oa boutaillou o neun enn eur poullad guin; paotred ar Republik, goude beza karget ho c'hof ha sammet gant-ho kement a c'hellent da zougen, ho doa diskarget ar boutaillou leun ha didalet ar varrikenn evit miret n'en diviche den banne var ho lerc'h. N'o doa ket kavet a vin-ardant, rak d'ar mareou-ze ar guin-ardant n'oa ket ker stank enn tiez evel ma'z eo breman. Neuze, enn tiez mad, evel e Maner-al-Liorzou, ne veze roet da breja da zen nemed eur banne guin mad : neuze ne veze na kafe, na guin-ardant, na likuriou. Hon tudou koz a gave d'ezho e teue ar guin-ardant d'ho lakaat da goll ho skiant ha da verraat ho buez. Setu perag marteze e vevet kals kosoc'h en amzeriou-all eged breman.

Ar guel a gement-se a lakeaz eur beac'h pounner da goueza var va c'haloun. Petra am boa da ober ? Ne gouien ket va-unan. Setu me er meaz euz an ti da c'hervel adarre :

— Herve Soutre ! Herve Soutre !

Kaer am boa krial, netra ne respounte ac'hanoun, nemed atao dre an avel, hag evel pa viche etouez ar guez, eun tammik klemm bian hag ankeniuz, evel, ma kaf dign, e klever klemmou an Anaoun, da c'houel an Oll-Zent, dioc'h an noz, pa vez ar c'hleier o seni glaz.

— Marteze, eme-ve, int eat d'ar c'hrainch.

N'em biche ket gellet lavaret, evit guir, perak e viche eat an dud euz an ti d'ar c'hrainch, ne oufen ket lavaret ken nebeut perak ez iz di d'ho c'hlask, nemed abalamour an nep a glask a furch dre-oll. Mont a riz ive-ta a-hed an ti varzu ar c'hrainch; anaout mad a rean an hent : n'edo ket ouc'hpenn hanter-kant paz dioc'h an or : sklear oa an noz, evel a c'houzoc'h ; mad, evelato e ouen eur pennad hep kaout na grainch na netra. — Ne ket souez. — El leac'h m'oa bet grainch Herve Soutre, n'oa breman nemed eur bern ludu ha glaou c'hoaz klouar !

Chom a riz mantret. Ne ouzoun ket pe glaz va morzed pe ienien an noz a ioa kaoz, en em lakaat a riz da grena evel eur bern deliou. Va spered a ioa gand va c'houmper Herve Soutre, gant Katel Eukat, gant Ivonik hag an Did, va

fillorez, hag ive gand Ion an Deniel ha Goulc'hen Abolier, hag e c'houlennen ouzign va-unan :

— Daoust petra int deuet da veza?

Daoulinet oan etouez al ludu, glac'haret va c'haloun, va daoulagad leun a zaelou ; sioul oa an noz : klevet o piche hoc'h eal-mad o c'hournijal enn ho kichenn.....

Enn eun taol, epad ma peden Doue evit-ho oll, ar vouez klemmuz ha truezuz am boa klevet c'hoaz a gave dign a ioa trouz ezenn an avel o vont dre ar guez dero, a deuaz adarre evel d'am divoredi. Selaou a riz guelloc'h eget a ziagent.

— Petra eo an trouz-ze a glevan ? An avel eo ?

Nann, eur vouez oa, ha mouez eun den zoken ; anat eo dign breman. Doue, mad ha trugarezuz, en doa selaouet va feden.

Enn eun taol edon em za ; hag evel ne ehane ket ar vouez, ez ean goustadig varzu enn-hi, en eur zelaou, ouc'h he heulia, ouc'h he c'hlask enn eur blega va skouarn a-rez an douar, rak kaout a rea dign e teue ar vouez euz a izel. Klevet a rean va c'haloun o lammet em c'hreiz hag o skei taoliou var gorn va fenn. Bale a rean goustata ma c'hellen, evit miret na glefche den ac'hanoun. A-benn eur pennadig e chomiz hep mont larkoc'h, harp ouc'h eur punz koz dizeac'h a ioa eno. — Berr-alan oan deuet da veza, evel p'am biche great teir leo dioc'htu d'an daou-lamm.

Ar vouez a glemme atao, ha neuze oan ken tost d'ezhi, ma c'hellen zoken dem-anaout ar pez a lavare. N'oa na gallek na brezounek ; evelato ne gouien ket mad avoalac'h c'hoaz petra a lavare. N'em boa biskoaz klevet eun hevelep mouez : n'oa na pell na tost ; lavaret e viche e teue euz ar bed-all, evel eun ene e poan o c'houlenn pedennou. Kaer am boa sellet enn dro dign var an douar, dreist va fenn etouez skourrou ar guez dero, a gleiz hag a zeou, ne oan evit guelet netra ; hag evelato e kleven ar vouez. Kaer em boa digeri va diouskouarn, n'oan ket evit gouzout euz a beleac'h e teue ar vouez-se. — Red eo d'eoc'h beza bet hoc'h-unan, e kreiz an noz, dirag eur bern ludu tan-goall lakeat gand tud fallakr ha dizakret, evit gellout santout ar pez a iea neuze dre va spered-me.

Va daoulagad a drelle, va divesker a horjelle, edon o vont da zempla... Mont a riz d'en em harpa ouc'h ar punz koz, sevel a riz zoken var ar bardell, rak n'oan ket evit chom em za.

Kerkent ha m'ouen savet var bardell ar punz, e kleviz splamm ar vouez klemmuz, kaout a rea dign e komze ouzign. Me ne finven ken... Klevet a rean breman sklear ar pez a lavare : Pedennou an Anaoun e oa...

— *De profundis clamavi ad te, Domine; Domine, exaudi vocem meam.*

Selaou a rean; ia, selaou a rean, mez evel eun den er meaz anezhan he-unan... Enkrezet ha laouen oan bep eil.

— *Fiant aures tuæ intendentes in vocem deprecationis meæ.*

Betek enn-oun e teue sklear klemmou ar vouez truezuzse, mez ne gouien ket he anaout. N'oa nag hini Herve Soutre, nag hini Katel Eukat! Mouez piou oa-ta? — Chom a riz eur pennad evel spountet, n'oan evit lavaret ger nag evit ober netra... Ar vouez a gendalc'he he feden :

— *Et ipse redimet Israel ex omnibus iniquitatibus ejus.*

— *Requiem æternam dona eis, Domine.*

— *Et lux perpetua luceat eis.*

— *Requiescant in pace !*

— *Amen,* eme-ve, divar gorre ar bardell, kalouneka ha devota ma c'hellen.

Me gred, va mouez-me a lakeaz ar vouez-all da devel; da viana, rei a reaz peoc'h enn eun taol-kount. Klevet a riz hepken eun tamm trouz, evel unan-bennag oc'h ober eur paz pe zaou. Ha me, kaer am boa sellet piz ha lugerni va daou lagad a bep tu, ne velen ket zoken skeud eun den beo.

Hag aoun am boa? Ne gredan ket, mez evelato n'em boa ket a c'hoant c'hoarzin, ha ne ket souez, ha ne ket-ta? Piou a ioa dre eno? Pedennou brao a lavare, mez ha n'oa ket dre drubarderez e pede Doue? Beteg gouzout e kaven guelloc'h lakat va fuzil enn he bant, abalamour dign da c'hellout en em zifenn ma viche red.

— Ha me adarre da zellet enn dro dign.

Netra! netra!

Edon atao var bardell ar punz, souezet, mantret, nec'het, pa gleviz ar vouez o c'houlen :

— Ha daou zen beo omp-ni c'hoaz var an douar etouez kement-all a dud varo?

— Ia, daou omp da nebeuta.

— Neuze eta an Aoutrou Doue en deuz bet truez ouc'h he servicher?

Enn dro-man arvar ebed ken; gouzout a ran breman euz

a beleac'h e teu ar vouez doaniuz ! — Trei a riz var va c'hof da zellet e ginou ar punz, ha goude beza lakeat va dourn var va skouarn evit selaou guelloc'h, e kleviz ar c'homzouman :

— Piou bennag e veac'h, e teuit a berz Doue. Deuit da rei sikour d'an nep en deuz poan hag a varvo aman anez.

— N'o pet ket aoun, eme-ve, n'o pet ket aoun ! Me, ne ket eun dispac'her oun. Gortozit eun tammik bian ; bremaik me a deuio enn dro.

Epad m'edon o vont kuit, e kleven adarre ar vouez o lavaret pedennou ar re varo :

— *De profundis clamavi ad te, Domine; Domine, exaudi vocem meam.*

Me a ieaz da gerc'hat eur skeul am boa guelet a-ispill dindan toen an ti, epad ma skoen var brenestr starn-andaol. Mont a rean d'ar red ; mall am boa da denna er meaz euz ar punz ar c'hristen mad a ioa ebarz. Ne deuaz ket zoken em penn laosker va malloz var an dispac'herien ; eur sonjall a ioa em spered. Ar c'hristen paour a ioa er punz a roche marteze dign kelou euz a Herve Soutre hag a Gatel Eukat. Kement-se a lakea ac'hanoun da hasta afo. Evelse ne ouen ket pell evit dispega ar skeul dioc'h an ti ha dont gant-hi enn dro. Lezer a riz anezhi da rikla goustadik er punz : mez pa gouezaz er fons oa red d'ezhi da nebeuta tri zroatad evit tizout an neac'h. Ha me diez va fenn o velet n'oa ket hir avoalac'h va skeul. Mez guelet a reot bremaik eo mad an droug-eür da eun dra-bennag.

— Ac'hanta, ac'hanta, eme-ve e ginou ar punz ; savit er meaz, va den mad.

— Re zinerz oun : red eo d'eoc'h diskenn da zevel ac'hanounn er skeul.

— Ha ! daoust ha forbuet omp hon daou ? Gortozit evelato, me a ia da ziskenn d'ho kaout.

Edon o vont er punz heb va fuzil ; mez eun dra a deuaz em penn hag he c'hasiz ganen. — Guelet a reot em boa great mad. — He staga a riz enn dro d'am skoaz kleiz. Goude-ze e lakiz va daou-zourn unan a bep-tu d'ar bardell, hag e klaskiz toullou e diabarz ar punz evit lakaat va zreid. Neuze, enn eur ziskenn beb eil, an eil troad varlerc'h egile, hag enn eur zerc'hel mad gand va daouarn, e c'helliz tizout beg va skeul.

Ha me d'an traon.

Kenta a riz .goude beza lakeat va zreid e fons ar punz, oue tenna tan hag elumi va fennad goulou koar. Pebez vad a rea dign fenoz ar pennad goulou koar-ze, deuet ganen divar fae, hag heb gouzout perag, euz a goat Kermenguy! Siouaz! ne dlie sklerijenna nemed goal-draou. Marteze e kavot iskiz va c'hlevet, guir eo evelato ar pez a lavaran. Evidoun da veza dindan an douar, e rea avel-dro e fons ar punz, hag e ouen, ne ket eaz gouzout pegeit, oc'h esa kaout sklerijenn; an avel-dro a vire ouc'h an tan da gregi em fennad goulou. Klevet a rean em c'hichen unan-bennag o rounkounenna hag o tenna he alan gand kals a boan. Dont a riz evelato, a forz da boania, a benn euz va stal, hag e c'helliz kaout eun tamm sklerijenn.

— Aoutrou Cren, kure Guinevez!

— Ian Pennors!

Setu an daou c'her kenta a leverchomp, va c'henseurt ha me. Ia, an hini a gaviz e fons punz koz Maner-al-Liorzou, oa an Aoutrou Cren, kure Guinevez. Daou zervez araok edo ganeomp-ni e Kergidu, ampart ha skaon he c'har, o klask ar re vac'hagnet, ha breman eo besiet e beo: Hag hen a ioa drouk-livet! Truezuz oa sellet out-han!

— Piou-ta, Aoutrou Cren, en deuz stlapet ac'hanoc'h enn toul-man?

— Soudarded ar Republik.

— Dre aman int deuet ive-ta?

— Ia, siouaz!

— E peleac'h eman Herve Soutre?

An Aoutrou Cren a lakeaz he zaou zourn var he zaoulagad.

— Ha Katel Eukat? Hag Ivonik? Hag an Did, va fillorez?

An Aoutrou Cren n'oa evit lavaret ger; vouela a rea ken a zifrunke, ha me ne gouien petra da ober; va c'haloun a viannea o velet daelou an Aoutrou Kure. Trei a riz kein d'ezhan evit miret out-han da velet an daelou a rede euz va daoulagad va-unan. Eur paz am boa great evit pellaat, pa ouen strobellet gand eun dra-bennag a ioa var an douar. Distrei a riz, izellaat a riz va goulou, plega a riz va fenn da zellet... hag e laoskiz eur griadenn, eur griadenn skrijuz!... Abaoue euz pell; mad, n'oun ket evit miret da gaout nec'hamant, ha da veza bec'hiet va c'haloun bep tro ma ia va spered da zonjal enn traou trubuilluz a veliz enn nosvez-se.

Diraz-oun oa c'houeac'h korf maro, drouk-livet ha leun-

c'hoad! Anaout a riz dioc'h-tu Herve Soutre, flastret he benn, ha Katel Eukat, he daou vugelik gant-hi etre he divreac'h. E kichen, a dreuz-kof, an eil var egile, edo Ion an Deniel, toullet he benn, ha Goulc'hen Abolier, torret he liven-gein.

An Aoutrou Cren a hirvoude atao oc'h esa lavaret pedennou ar re varo, ha leac'h en doa da bedi. Evidoun-me, n'oan ket evit mont ken. Va divesker a horjelle, va izili a grene, va fenn a voudinelle, va c'haloun a deuze em c'hreiz... Koueza a riz semplet e kichenn Herve Soutre...

Pegeit e chomiz semplet ? N'oun ket evit her lavaret d'eoc'h. Me gred n'oan ket bet goall bell, rag an avel-dro hag ar ieniemn a ioa e fons ar punz a dlie, e berr-amzer, divoudinella va fenn ha digas dign va skiant vad.

Pa deuiz enn-oun va-unan, oa maro va fennad goulou : edon o taoublega evit sevel em za :

— Peoc'h, Ian Pennors, eme an Aoutrou Cren goustadik! Peoc'h, ar zoudarded a zo adarre e Maner-al-Liorzou.

Pa gleviz an dra-ze, e teuaz buan va skiant vad dign; ar goad a zavaz d'am penn, ha, paneved an Aoutrou Cren, e vichen savet euz ar punz, ha torret gand va zenn fuzil, he benn ouc'h unan-bennag. Lazet e vichenn bet goude va-unan, heb mar ebed, mez ne rean forz.

Nag e tlie beza rok ar Republik gand soudarded n'oant mad nemed da zevi maneriou an Aoutrounez ha tiez al labourerien vad hag a zoujanz Doue, da deuler e punsou beleien, merc'hed ha bugale! Oh! ia, red eo e ve eur varnedigez-all varlerc'h ar vuez-man, rak anez e ve re vrao, e guirionez, beza dispac'her, pe republikan, mar kavit guell.

Ac'hanta! guelit petra vichemp deuet da veza, an Aoutrou Cren ha me, ma'm biche lezet va fuzil var bardell ar punz, ma viche bet ar skeul re hir pe hir avoalac'h zoken. Ar zoudarded o diviche guelet dioc'htu, an dra-ze a zo anat, oa tud er punz-se, ha neuze ne vichent ket bet pell evit klask mein pe draou-all da deuler varnomp, d'hor flastra ha d'hor c'has d'ar bed-all da gaout Herve Soutre ha Katel Eukat.

Klevet mad a reamp ar pez a lavare ar zoudarded el leur. En em glemm a reant abalamour ne gavent enn ti na guin na traou-all da efa, nag arc'hant nag aour da gas gant-ho. Ar re-all a ioa bet enn ho raok, o doa lounket ha laeret kement a ioa enn ti.

— Pe seurt bro an diaoul eo houman, emezho, ne gaver

enn-hi nag eur banne guin fall zoken, nag eun diner toull ?

— Ia, eme-ve ouzign va-unan, abaoue m'oc'h c'houi deuet enn-hi eo houman bro an diaoul, guir eo ; araok n'oa ket, a-vad.

Unan, dreist ar re-all, a glevemp o jarneal ; hen henvel a reant *Brutus an Normand*. *Brutus !* Ha c'houi a glefe ? *Brutus !* Daoust ha biskoaz oc'h euz guelet an hano-ze e *Buez ar Zent ?* Daoust ha biscoaz an Aoutrou Persoun en deuz komzet d'eomp euz a zant *Brutus* enn he zermoniou ? Mad, hennez, ar *Brutus*-se, en doa c'hoant da lakaat an tan enn ti araok mont varzu Lesneven, evit diskouez, a lavare, d'ar c'houeriad ne dleer ket lezer soudarded ar Republik da vervel gand ar zec'hed.

— Ia, ia ; lakeomp an tan enn ti, eme an oll a bez.

Eun hanter-heur goude-ze ne glevemp nemed an tan o rosta, an treustou o sklakal, an toennou o koueza enn ho foull... Ar zoudarded a ioa eat enn ho hent. — Great oan evit guelet tanou-goall enn nosvez-se ! heman eo an eil dign.

Elumi a riz adarre va fennad goulou koar ; eur zell a druez a riz c'hoaz ouc'h Herve Soutre, ouc'h Katel Eukat hag ouc'h ho bugale. Eur c'henavezo doaniuz a leveriz ive da Ion an Deniel ha da C'houlc'hen Abolier. Red oa d'eomp mont er meaz euz ar punz ha gedal ken na viche deiz evit tenna er meaz ar c'houeac'h korf maro, rak n'oamp ket hon daou evit ober an dra-ze. An Aoutrou Cren a lavaraz eur veach c'hoaz a vouez huel :

— *Requiescant in pace !*

— *Amen,* a respountiz, an dour em daoulagad.

Sikour a riz an Aoutrou Cren da zont er meaz : poan am boue, rag gouzout a rit oa re verr ar skeul : a forz da boania, e teuiz evelato a benn euz va zaol.

El leac'h m'oa bet tiegez Maner-al-Liorzou n'oa ken nemed eur bern glaou... Azeza a rechomp dirag, an Aoutrou Cren ha me, evit tomma hon izili a ioa hanter-skournet gand ienien ar punz. Epad m'edomp o tomma, e c'houlenniz digant an Aoutrou Cren penaoz oa kouezet e punz Maner-al-Liorzou, rag me grede oa eat euz a Gergidu gand Paol Inisan, ha, dre-ze, e tlie beza, evel m'oa boazet araok, kuzet e Lanzeon pe e Kervern, pe da viana eun tu-bennag dre eno. Setu aman ar pez a gountaz dign hag ar pez a ziskouezaz dign em boa great mad dont da Vaner-al-Liorzou el leac'h mont da Lanzeon, rag aman e rean vad, el leac'h e Lanzeon e vichen kouezet e kreiz ar zoudarded.

# UGENTVET PENNAD

—

## Lanzeon (1)

Goude emgann Kergidu, Guineveziz, hag an Aoutrou Cren gant-ho, a c'hellaz trei dreist soudarded ar Prat ha dont da vourg Trezilide. Eno e chomchont eur pennad e ti Visant Cadiou ; ha pa deuaz an noz ec'h en em lakechont enn hent evit dont d'ar gear. Anaout mad a reant an hentchou distro, hag er c'hiz-se n'en em gavaz drouk ebed gant-ho hag e tigoueschont e Lanzeon var dro eun heur goude an hanter-noz.

Eno ec'h en em gavaz ive dioc'h ar mintin an Aoutrou Goachet, kure Guitevede. Heman, er penn diveza euz a emgann Kergidu, a ioa bet dispartiet dioc'h he genseurted hag en doa ranket, evit dont da Lanzeon, ober an dro dre abiou Plouescat. Lavaret a rejont ho daou an ofern, an eil varlerc'h egile, evid ar re a ioa marvet ac'hanomp e Kergidu, hag evit pedi Doue da bellaat peb drouk dioc'h ar vro.

Antronoz vintin, var dro eiz heur, goude beza lavaret an ofern, edo an daou velek, Paol Inisan hag Anna Roue, he c'hrek, o fevar er zolier, o tiviz divar benn ar pez a ioa c'hoarvezet er vro, ha divar benn ar pez a c'helle c'hoarvezout c'hoaz. Pep hini a lavare he zonj, mez hini anezho ne vele an traou var an du vrao. Enn eun taol e klefchont Laouik Appere o tont enn ti d'an daou-lamm, en eur grial :

— Paol Inisan ! Paol Inisan !

— Petra eo, Laouik ?

— Diouallit. Buan ha buan ar veleien enn hent ! Aman eo leun al leur a zoudarded.

---

(1) Mar teu an hini en deuz skrivet histor Ian Pennors da gomz keit divar benn he dad koz, ne ket evit en em veuli nag evit en em fougeal eo, evit lavaret an traou evel ma'z int c'hoarvezet eo a-vad. Tud koz a Vinevez hag a dro-var-dro a c'helfe kounta muioc'h c'hoaz eget na lavarer aman.

Ne oue ket red her lavaret diou veach : an Aoutrou Cren hag an Aoutrou Goachet a ziskennaz d'ar red an deleziou, ha, dre an or enn tu-all e lammchont er meaz. An Aoutrou Goachet a droaz varzu ar meneziou da glask kuz etouez al lann. An Aoutrou Cren ne d-eaz ket var he lerc'h : mont a reaz dre guz d'an Atil-Vraz, hag ac'hano, var he zonch, e c'hellaz mont a-hed ar c'hleuziou betek Lescoat. Mont a reaz da di Ian ar Mest, eun den a relijion vad hag a zoujanz Doue. Kounta a reaz d'ezhan ar pez a ioa c'hoarvezet e Lanzeon. Ian ar Mest a oue glac'haret meurbed o klevet an traou-ze, rag en em zarempredi kals a reant, Paol Inisan hag hen, dreist oll abaoue ma rea an dispac'herien kement a zroug er vro. Ne ket marz an dra-ze, rag daou zen a relijion hag a goustianz eeun oant ho daou.

Ian ar Mest n'oa ket evit chom e peoc'h er gear, re nec'het oa ; re a c'hoant en doa da c'houzout petra ioa c'hoarvezet gand he vignoun Paol Inisan ; marteze edot var c'hed anezhan e Lanzeon zoken, rag pa vezer e poan eo e c'hortozer ar guir vignoun. Abalamour da ze, var dro teir heur, ez eaz da Lanzeon var zigarez klask Paol Inisan da ober d'ezhan eun derveziad kerc'hat bizin torr euz an aot. Ha setu aman penaoz, e voe lavaret d'ezhan, oa tremenet an traou e Lanzeon.

Mestr ar zoudarded, hag a ioa eur c'habiten, a zavaz d'ar zolier, el leac'h m'oa chomet Paol hag Anna Roue, hag a c'houlennaz gand eun ear griz :

— E peleac'h eman Paol Inisan, perc'hen Lanzeon ?

— Me va-unan eo, eme Baol.

— Ah ! c'houi eo ? Soudarded, diouallit mad an doriou ; kavet eo va louarn ganen ; ema hen ama.

Hag en eur zistrei ouc'h Paol :

— Deuet omp d'ho kerc'hat aberz ar Republik, ha d'ho kas d'ar prizoun da Lesneven, da c'hedal mont da Vrest, hag euz a Vrest da n'oun dare da beleac'h.

— D'am c'herc'hat da vont d'ar prizoun ! Na perak ? N'em euz great droug da zen, a gaf dign da viana.

— An traou-ze ne zellont ket ouc'h-ime. N'euz ket gourc'hemennet dign lavaret d'eoc'h perag ounn deuet d'ho kerc'hat, n'em euz ken urz nemed d'ho kas da brizoun Lesneven. Evelato e c'hellan lavaret d'eoc'h oc'h tamallet divarbenn goall-draou. Klevet am euz lod anezho gand ar jeneral Canclaux, a ra stad braz ac'hanoun.

— Na pe seurt goall-draou ? Me garfe ho c'hlevet hag ho anaout.

— Pe seurt traou ?... C'hoant oc'h euz, a velan, da ober goap ac'hanomp-ni. Daoust ha n'edoc'h ket e Kergidu, e penn Guineveziz ?

— Me ?

— Ia, c'houi, den fall.

— Me, den fall ?

— Ia, c'houi.

— Biskoaz den n'en deuz lavaret dign kement-all ; ha c'houi a zislounko ar ger-ze, pe me velo.

Ha Paol a zavaz en he za evit kregi e kolierou ar c'habiten.

— Holla ! holla ! Soudarded, savit buan d'an neac'h !

Ha daouzek soudard sevel d'ar zolier.

Neuze ar c'habiten, dinec'het, a zavaz mouez d'ezhan adarre.

— N'oc'h euz great droug da zen ebed, eme c'houi ? Hag e c'heller lavaret gevier ken divez ? N'oc'h euz great droug da zen ebed? Piou a oar ped euz hor breudeur oc'h euz lazet pe lakeat da laza ? N'oc'h euz great droug da zen ? Nag a zaelou koulskoude a vezo skuillet enn hor bro-ni p'en em gavo ar c'helou euz a varo ar re oc'h euz lazet e Kastel hag e Kergidu ? Ped mamm a ranno ho c'haloun pa glevint n'ho deuz mab ebed mui ?

— Ne gouien ket oa ker genaouek, ken diot, ken divergont kapitened ar Republik. Mammou ho soudarded-c'houi a vouelo d'ho bugale maro dre aman ? Ha mammou hon tud iaouank-ni, lazet ganeoc'h, petra livirint ? Daoust ha mammou Breiz-Izel n'euz ket a galoun enn ho c'hreiz ? Ni a zo er gear, a zifenn hor bro ; ne glaskomp trabas ouc'h den, el leac'h c'houi a deu dre aman da esa lakaat ac'hanomp da zilezer hor roue ha zoken hon Doue ; n'her graimp biken. Hag e fell d'eoc'h hon defem-ni truez ouc'h mammou tud ho pro pa ne rit, c'houi, van ebed evit laza hon tud-ni ?

— Daoust hag ober eur gentel di-me oc'h euz c'hoant ?

— Nann, rak ne gaf ket dign e talvesfe ar boan.

— Mad a rit, ha lavaret a ran d'eoc'h oc'h tamallet da veza bet e penn Guineveziz e Kergidu.

C'houi a c'hell lavaret ar pez a girit ha tamall kement ha ma kirit. Mar d-edon e Kergidu, beza kroget enn-oun eno ; lealloc'h e vije bet. Mez marteze n'oa ket ken eaz d'eoc'h

eño evel ma'z eo aman, rak eno oa goazed ha ne grenent ket dirazoc'h, hag aman n'euz nemed merc'hed....

Ha Paol a reaz eur zell ouc'h Anna Roue, he bried.

— Rok an tamm ac'hanoc'h, a gaf dign.

— An nep a zo eeun he goustianz, ne dle kaout aoun nemed rag Doue.

— Ho Toue ! ho Toue ! Ní ne gredomp ken er spountaillou diskiant-se.

— Doue kouskoude a varno ac'hanoc'h hag a stardo varnoc'h mar kendalc'hit da ober fall, evel ma rit breman.

— Lezit anezhan ganeomp, ni her lakaio var he du, araok ma'z aimp kuit euz ar vro-man.

— Touer Doue, serrit ho kinou gand aoun na gouesfe varnomp tan an env.

— Lezomp-ta an traou-ze a gostez. Ha n'oc'h ket bet ive dilennet da vear e parrez Guinevez?

— Eo, guir eo kement-se. Daoust hag eun torfet e ve ive, hervez ho kiz, beza dilennet da vear?

— Nann, n'ounn ket evit lavaret an dra-ze.

— Hag e lavarac'h bremaik ounn eun den fall ! Daoust hag eun den fall a dle beza lakeat da vear enn he barrez ?

— Da viana, pa vezer mear e ranker beza mear e guirionez, hag ober penn-da-benn ar garg a vear ; ha c'houi, petra oc'h euz great euz ho karg a vear? Fae oc'h euz great var-n-hi, ha pa rear fae var eur garg roet gant ar Republik, e rear fae var ar Republik.

— N'em beuz great fae var den, na var baour na var binvidik, her goulenn a c'hellit digant an oll. Mez n'oun ket evit chom e karg da ober an traou diskiant, disleal ha dizakret gourc'hemennet gant ar Republik. Me am beuz c'hoant da heuilla lezenn Doue ha da zilezer he enebourien ; me gred e c'hellan ober kement-se ?

— Petra ? C'hoant oc'h euz da lavaret ne rit ket a fae var ar Republik ? Koulskoude, n'oc'h bet nemed eur veach epken e ti-kear, eun dervez m'oac'h bet lakeat da zina oac'h hanvet mear ; abaoue n'oc'h ket bet var dro. Ha ne ket an dra-ze ober fae var ar Republik ?

— Ar pez a livirit a zo guir. Va c'hredenn, va feiz, va c'houstianz a zifenn ouzign bale dre ar memez hent ganeoc'h ; her lavaret am beuz dirak an oll enn ti-kear : c'houi ne falveze ket d'eoc'h kemeret digan-en an dilez euz va c'harg : abalamour da-ze oun chomet hep mont var ho tro.

— Ha neuze eur goall dra-all a zo c'hoaz var ho kount.

Ne nac'hot ket oc'h eat da gred evit an Aoutrou Borgn de la Tour, euz a vaner Keraouell, rak kement-se a zo skrivet zoken var baperou ti-kear Guinevez ? Beza e rankit ive-ta, beza mignoun braz d'an Aoutrou-ze. Hogen hennez a zo er prizoun, ha goall damallet eo zoken. Gouzout a rit ive e levereur a bep amzer, e peb bro : *Livirit dign piou a heuillit, ha me a lavaro d'eoc'h petra oc'h.* Darempredi a rit enebourien ar Republik, dre-ze oc'h ive enebour d'eomp.

— Guelet a ran n'emaoun ket e doare vrao etre ho taouarn. Evelato n'oun ket evit miret da vousc'hoarzin ouc'h ho klevet. Kaout a ra d'eoc'h e c'hell beza kement-se a vignouniach etre eun Aoutrou a vouenn huel, evel an Aoutrou de la Tour ha me, labourer douar divar ar meaz ?

— Mousc'hoarzit keit ha ma raio vad d'ho kaloun : n'her refot ket atao. — Gouzout a reer n'oc'h ket c'houi ken nebeut euz a vouenn ar re zisterra : ho tud koz a ioa lakeat e Guinevez, hag e tro-var-dro, e renk an noblanz. Na d-it ket-ta d'en em izellaat, pa ne dal ket ar boan. Araok an traouman e tarempredac'h an Aoutrou de la Tour ha kalz a re-all, breman oll enebourien ar Republik. — Ha neuze, ma ne vichac'h ket bet mignouned, ha mignouned vraz zoken, daoust ha c'houi a viche bet diskiant avoualac'h evit en em lakaat e tal da goll hoc'h arc'hant hag hoc'h oll danvez evit an Aoutrou-ze ? Nann, traou evel-se ne vezont great nemed evit ar brasa mignouned. Ha c'hoaz... ne vez ket kavet bemdez tud ker kalounek, pe, evit lavaret guell, ker zot ha c'houi.

Mez ne c'houzoun ket perak e choman keit-all da gomz oc'h tud hag o deuz kollet ho fenn ; hag ho ti, ha ne vez ket ive noz-deiz leun a veleien hag a *zeurezed* ne fell ket d'ezho soubla d'ar Republik ?

— Emaoc'h e doare da c'houzout.

— Ia, her gouzout a rign abarz nebeut, hag araok mont kuit, me gred em bezo, ouc'hpenn, da vont ganen an Aoutrou Cren hag an Aoutrou Goachet. E Kergidu edont ganeoc'h, aman e tleont beza ganeoc'h ive.

— Mar d-emaint, c'houi ho c'havo.

— Ia, me gred her graimp, rak an ti a zo diouallet mad a bep-tu, ha den ne dec'ho anezhan. Mez araok ez eomp da viret ouzoc'h-c'houi da gemeret an teac'h, pe da rei dourn d'ezho e ken kaz ma teufent da enebi.

Ha dioc'htu e oue staget, gand eur jadenn hag eur potaill houarn, he zaouarn a-dren he gein, da Baol Inisan.

Paol a zoublaz heb lavaret ger: na petra a rache ken ? N'oa ket evit herzel... Ar pez en doa lavaret d'ezhan ar c'habiten a ioa guir ; hen a gave en doa great mad, mez ar Republik a lavare en doa great fall, hag evelse e ranke koll, rag ar Republik oa ar c'hrenva. Goasoc'h evit an traou-ze a gave d'ezhan a ioa c'hoaz var he gount. Ar Republik e doa atao izomm arc'hant. Hogen, evit kaout arc'hant, evel am beuz her lavaret d'eoc'h, e doa lakeat e guerz leveou ar zent, leveou ar c'houentchou ha re an noblanz. Kinniget oa bet lod anezho da Baol Inisan a gouiet en doa arc'hant mad ha ne ket arc'hant paper oa. Mez Paol n'en doa ket a c'hoant da veza laer: ne brenaz ket eur bomm leve zoken digant ar Republik. Mad, an dra-ze a viche rebechet d'ezhan c'hoaz, ouc'hpenn ar pez a lavare ar c'habiten. Guelet a rea ive-ta oa great gant-han, hag e kave guelloc'h plega he benn didrouz pa n'oa ket evit herzel.

Da ziouall Paol hag Anna Roue, rak, da hou-man ive, oa gourc'hemennet chom er zolier, oa lezet pevar zoudard, ho fuziliou karget, gand urz da denna didruez, mac'h esache Paol mont kuit, pe re-all dont d'her c'herc'hat.

Soudarded kalounek! Pevar! hag int-hi armet kloz, da ziouall eur vaouez hag eun den staget he zaouarn d'ezhan adren he gein !...

Ar re-all hag ho c'habiten a ieaz da furcha kement a ioa enn ti, adalek an traon betek ar c'halatrez: ar gueleou a oue freuzet, an arbeliou a oue divarc'het... ; betek e toull ar geuneudek oant bet o klask, ha netra n'o doa kavet.

Goude beza furgutet dre bevar c'horn an ti, a-dreuz hag a-hed, ez ejont divar err d'ar c'hreier, d'ar grainchou ha d'ar sanaillou : klask a rejont etouez ar foenn hag etouez ar c'holo : kement a ioa a oue furchet, mez ne oue ket kavet muioc'h er meaz eged enn ti. Evel a c'houzoc'h, ar veleien o doa gellet kemeret an teac'h, rag Laouik Appere a ioa bet lemm he lagad ha skaon he c'har, ha n'oa ket bet red lavaret diou veach d'ar veleien mont enn hent.

An dra-man a c'hoarveze dioc'h ar mintin, eun tamm araok mare mern. Lanzeon a ioa unan euz ar guella tiegesiou a ioa er vro ; meur a vevel ha meur a blac'h a ioa ennhan. Evit mernia kement-all a dud oa red kaout eur podad mad a iod ; hag evit aoza eur podad mad a iod, eo red kaout eun tantad mad a dan. Hogen Jannet ar Go ha Manuel Conseil a ioa, er mare-ze, plac'hed-ti e Lanzeon. P'en em

gavaz ar zoudarded enn ti, Jannet ar Go a ioa oc'h aoza mern. Glac'haret braz oa kerkoulz hag ar re-all, o velet he mestr o vont gand tud ken dizakret, hag o klevet lavaret oa anat e viche lakeat d'ar maro.

Ar zoudarded n'oant ket lent, ha perak e vichent? Mont ha dont a reant dre an ti, rok hag heb aoun ebed. Unan anezho a ieaz zoken beteg Jannet, a ioa var bennou he daoulin var an aoled oc'h aoza he fodad iod. Kregi a reaz enn he baz-iod en eur c'houlenn digant-hi evit pe rumm euz he loened e rea ar guelien-ze. Jannet ne respountaz ger, mez trei a reaz ouc'h ar zoudard en eur blanta gant-han eur stafad a-dreuz he c'hinou.

Setu ar c'hoarz etouez ar re-all.

Ar zoudard a deuaz da veza mezek, koll a rea gand eur vaouez!... Evit en em zevel a enep ar c'hoarz, e tistroaz da gaout Jannet, da floura he fenn d'ezhi, evel evit ober goap.

— Livirit dign, maouez, emez-han, ha mad eo ho kuelien?

— Sell, tanva anezhan, eme Jannet, en eur denna he baz er meaz euz ar pod, hag en eur frota he fenn leun a iod ouc'h baro ar zoudard.

Mar doa bet araok c'hoarz etouez ar zoudarded, breman ez euz muioc'h c'hoaz. — Ha n'oa ket farsuz ive guelet eur zoudard kaotet he varo d'ezhan a iod gand eur vaouez? Ne ouzoun ket penaoz e viche eat an traou, ma ne viche ket deuet ar c'habiten da c'hervel he zoudarded ha da lakaat ar peoc'h etouez an oll.

Tregont soudard oant enn ti. Epad m'oa lod oc'h esa goapaat Jannet ar Go, lod-all ne ehanent da duria kement kougn a ioa enn ti. C'hoant kaout beleien o doa; ne gafchont ket a veleien, mes kaout a rechont ar pez a blije meurbed d'ezho. Kavet o' doa eur varrikennad guin-koz er c'hao, hag ar c'habiten a deue da glask ar re-all da vont da eva gant-han. Eaz oa d'ezhan rei banneou, marc'had mad oa ar guin, rag ne gouste netra d'ezhan. — Ar c'helou-ze a laouenneaz ar zoudard kaotet he varo gand iod, ha mont a reaz gand ar re-all d'ar c'hao.

Ar varrikenn a ioa divoulc'h: lakaat eun duellenn enn-hi a ioa re hirr: savet e oue en he za, ha ker buan didalet. Unan euz ar zoudarded a ieaz da lost an ti da gerc'hat ar parailler leun a skudellou, ha neuze pep hini a iea d'ar varrikenn gand he skudell hag a efe kement ha ma kare.

Jannet ar Go a ioa dija barbouellet he fenn : ar guel a gement-se a droaz neat he goad.

— Manuel Conseil, emezhi d'ar plac'h-all, guelet a rez ar pez a ra al laeroun korfek-man ?

— Ia, guelet avoalac'h. Oh! ma vichen-me bet eur goaz !

— Ha red eo beza goaz evit kaout kaloun ?

— Ha petra fell did a rafemp-ni hon diou ?

— Petra ? Sell, ne velez ket nag a dan a zo azindan va fodad iod-me ?

— Eo, guelet avoalac'h. Ha goude?

— Goude ? ne zivinez ket-ta petra am beuz c'hoant da ober ?

— Nann, ne zivinan ket. Mez ar pez a ri me a raio, hag e ve mont d'ar maro e ve.

— Marteze, evit guir, ez aimp d'ar maro : n'euz fors, ober a ri ar pez a rign ?

— Ia, hen ober a rign, her lavaret a ran did.

— Mad, kemeromp peb a gef-tan euz a zindan ar pod, an daou vrasa a zo en oaled, ha d-eomp d'ar c'hao da rosta ho baro d'ar zoudarded, pe d'ho c'has er meaz.

— D-eomp, Jannet.

Ha Jannet ar Go, ha Manuel Conseil, skelf ho fenn, entanet ho daoulagad, peb a gef-tan enn ho dourn, ho diou d'ar c'hao..... Ar zoudarded a jommaz mantred..... Ne gouient ket petra glaske ar merc'hed-se. Ne ouent ket pell evit her gouzout, rak Jannet ha Manuel a lamme, eb aoun, varnezho, a roste he varo da-unan, a zeve he vleo da eun-all hag a lakea an oll da giza ha da dec'het..... Enn eun taol e oue goulounderet ar c'hao, ha Jannet ar Go a brennaz an or var he lerc'h.

Pe gounezet oa bet ar zoudarded o velet diou vaouez ker kalounek, pe leun oa ho c'hof, ne oufen ket her lavaret ; da viana, hini anezho ne c'hoanteaz distrei ken d'ar c'hao.

Meuli a reer e Paris, am euz klevet, ar pez e deuz great Prinsez Lambal, ha ne ket Ian Pennors a lavaro ne reer ket mad. Hounnez, ar Brinsez-se, a ioa enn he falez gand ar Rouanez Mari-Antoinett. Ar roue Louis XVI, ar Rouanez hag ho bugale, o doa en em glevet gand tud a fizianz hag a galoun evit kemeret an teac'h euz a Franz, rag var var da goll ho buez edont e Paris. Salo o diviche gellet dont a-benn euz ho zaol, rak neuze Franz ne diviche ket bet da ruzia da veza lakeat d'ar maro eur Roue hag eur Rouanez ker mad ha ker karantezuz e kenver an oll ! Hogen, Mari-Antoinett

a Louis XVI a ieaz dre eun tu, hag a oue diarbennet; Prinsez Lambal a ieaz dre eun tu-all hag a c'hellaz mont da Vro-Zaoz, el leac'h ma ne c'hellet ket kregi enn-hi ken, rak edo er meaz euz he bro. Mad, pa glevaz ne doa ket gellet ar Rouanez dont a-benn euz he zaol, e tistroaz e Franz, dre garantez oc'h he mestrez, er riskl da goll he-buez. Ouc'hpenn riskla he buez, siouaz! e doa great, rak paket e oue. Munret eo bet; ha goude he maro e oue distaget he fenn diouc'h he c'horf, lakeat e bek eur berchenn hir, ha gant-han ez ejot dre gear Baris betek prizoun ar Roue hag hini ar Rouanez evit hen diskouez d'ezho.

Meuli a reer ive-ta, ha mad a reer, kaloun ha karantez ar Brinsez-se; ha kaout a ra d'eoc'h eo kals biannoc'h kaloun ha karantez Jannet ar Go ha Manuel Conseil? Evit guir, n'oant ket Prinsezed ha ne risklent ket ho buez evit eur Roue hag eur Rouanez; mez ker c'huek eo ho buez da ziou blac'h paour a Vreiz-Izel evel ma'z eo da eur Brinsez euz a Baris, ha ken talvouduz e tle ar galoun hag ar garantez a zizkouezer e kenver eul labourer divar ar meaz, evel e kenver eur Roue braz var he dron. Talvoudusoc'h eo marteze, rak eur Roue braz ha pinvidik a c'hell paea ar vad a reer evithan, el leac'h eul labourer paour ne ket evit hen ober. Ar c'hemm a zo etrez-ho, marteze, eo m'en deuz Doue digaset ar maro d'ar Brinsez ha lezet an diou blac'h e buez.

Doue, me gred, en doa c'hoant da baea dioc'h-tu Prinsez Lambal evit ar garantez e doa diskouezet, ha d'he c'has gant-han var eeun d'ar Baradoz, e leac'h eo plijet gant-han lezer e buez Jannet ar Go ha Manuel Conseil, evit rei ar bae euz ho c'harantez hag euz ho c'haloun kren ha nerzuz d'ho zud var ho lerc'h. Da viana, merc'h Jannet ar Go, Anna Gueguen, dimezet da Ian Kerbrat euz a Lannener, e deuz breman daou vap belek: unan anezho a zo persoun, hag eun-all a zo tost da veza. Manuel Conseil a zimezaz da Baol ar Moan euz a Leskoat. He bugale a zo-oll herrio er vad; pinvidik int zoken, hag unan euz he bugale vian, map da Ber ar Moan, a zo ive belek. Ha ne gaf ket d'ehoc'h e ve an Aoutrou Doue, abalamour d'ho mammou koz, o skuilla he vennoz hag he drugarez var an dud-se? Kement-man ne vir ket ouc'h an Aoutrou Doue da veza digoret gant laouenidigez dor he varadoz da Jannet ha da Vanuel, hen hag a lavar ar pez a zo great d'an dud izommek a zo evel great d'ezhan he-unan.

Jarde beza furchet Lanzeon hep kaout den-all nemed gem Inisan, goude beza debret hag efet leun ho c'hof, lod ar zoudarded a ieaz da Gervern-Vraz, rak eno ive e ze kuzet beleien.

Ar re a ioa chomet enn ti a zavaz d'ar zolier da lavaret da Baol oa mall mont enn hent. Paol a ziskennaz, Anna Roue var he lerc'h, en eur vouela dourek. Poa deuet d'an traon e tistroaz ouc'h he bried evit kimmiada diout-hi, evit rei d'ezhi ar pok diveza... Anna a zemplaz, re a veac'h a ioa var he c'haloun. Jannet ar Go ha Manuel a grogaz enn-hi hag he lakeaz da azeza var eur skaon : teuler a reant dour d'ezhi ouc'h he fenn, mez kaer o doa ober, Anna ne deue ket enn-hi he-unan. Paol a ranke ive-ta mont kuit eb gellout lavaret kenavezo er bed-all d'he bried, rak gouzout a rea ez ea evit ar veach diveza er meaz euz a Lanzeon, er meaz euz an ti m'oa bet ganet enn-han, er meaz euz an ti m'oa bet ken euruz enn-han... — Er mareou-ze, mont d'ar prizoun a ioa mont d'ar maro. — Abalamour da-ze, en em gavet e kichenn an treujou, e tistroaz truezuz varzu ar penn huela da zellet eur veach c'hoaz da viana ouc'h Anna Roue, astennet var barlenn Jannet ar Go, hag e chomaz eur pennad mantred ha dilavar : Guiska a reaz liou ar maro ; kredi a reat edo, hen ive, o vont da gaout eur fallaenn. Mez eur zoudard, kaloun ker kriz hag an dir, a roaz d'ezhan eur buntad ker kren, m'hen taolaz, dreist ann treujou, var he benn er porz, e touez an teil. Evel m'oa stag he zaouarn adren he gein, n'oa ket evit sevel anezhan he-unan, hag ar zoudarded, hanter-vezo, her goapae hag her ruille a daoliou treid etouez an teil.

Ar mevellien, o tont euz ar park d'ho mern, a jomaz mantred o velet ho mestr var an teil hag an ti leun a zoudarded. — Ne gouient ket petra a ioa c'hoarvezet. — Olier ar Stum, unan anezho, o velet he vestr astennet var an teil, kaillaret he zillad, he benn er c'houer hanvoez, a zavaz ar goad d'he benn, hag a lammaz, gand he fals, etre Paol hag ar zoudarded. Kregi a reaz e dourn he vestr, her sevel a reaz enn he za, hag, en eur zistrei ouc'h ar zoudarded, e sellaz out-ho gant eun ear ker rok, ma lavare d'ezho dre he daol lagad : Deuit-ta breman adarre da ober poan d'am mestr-me.

Ar c'habiten, me gred, a velaz oa mall d'ezhan mont kuit, rak paneved-se mevellien Lanzeon a viche lammet varnez-

han ha var he zoudarded, hag, eb gounit varnez-ho, Printeze, o diviche great eun distro-fall da baotred ar Repùt da Hogen ar zoudarded ne garient ket chom el leac'h ma vrak stourmet outho : guelloc'h e kavent debri, efa ha laeret didrouz hag eb beac'h ebed, — easoc'h oa ive, evit guir.

Pedo Ian ar Mest o vont enn ti e Lanzeon dre eun tu, daou vevel a ioa o tont ebarz dre eun tu-all, ha gant-ho, Christ ar Groaz-Ruz, torret he zivesker, he zivreac'h, ha diskolpet he benn. Soudarded ar Republik o doa droug ouc'h kement tra a ziskoueze d'ezho ez euz eun Doue ha ne ankounac'haio nag al laeronsiou nag ar goall-oberou. — Daoust ha n'euz ket enn deiz a herrio var an douar tud henvel ouc'h soudarded ar Republik koz ? — Marteze ive ar c'habiten en doa c'hoant da zizec'ha, ar muia ar guella, kaloun Paol Inisan, rag hounnez ar groaz-se a ioa savet eno gand he dud koz, e penn ho douar, a du Lochrist, hag ioa ive hanvet kroaz Inisan.

Epad m'edont, evel paotred ar zabat, o tansal, o iouc'hal hag o pec'hi, evel pa viche kollet ho fenn gant-ho, enn dro da dammou ar groaz bruzunet, ec'h en em gavaz a du Bretouarne ar re a ioa eat da Gervern, ha gant-ho, en ho zouez, *seur* Kervern, Mari Kemener, staget gant eur gordenn he daouarn adren he c'heien. — Soudarded kalounek ! Liamma he daouarn da eur vaouez ! Aoun hoc'h euz ? Rak petra ? Rak eur vaouez ? Alo-ta, mezuz e ve evit soudarded !...

Evel ma komzent e gallek, mevellien Lanzeon, a ioa eat var ho lerc'h, n'o doa ket gellet gouzout petra a lavarent. Laouen oant, da viana, ha, dioc'h an neuz anezho, oa fouge ennho o veza deuet, ken eaz ha ker brao, a-benn euz ho zaol. Hag e guirionez, ne ket eun dra vrao guelet tregont soudard o tont a-benn euz a eur goaz hag euz a eur vaouez ! ha c'hoaz ar re-man n'edont ket var evez !

Ne zalejont ket da vont enn ho hent ha da stampa kaer varzu Lochrist ; mall o doa da vont da Lesneven da lavaret peger brao taol o doa great. — Mevellien Paol Inisan a hastaz a-fo dastumm an tammou euz ar groaz bruzunet evit ho digas gant-ho da Lanzeon, hag eno emaint c'hoaz enn deiz a herrio.

Ian ar Mest a gavaz Anna Roue deuet enn-hi he-unan, mez drouk-lived meurbed. Daoulinet oa, hi, Jannet ha Manuel, ho zeir o lavaret ho japeled evit Paol Inisan. Kregi

a reaz e dourn Ian, hag, en eur vouela, e lavaraz d'ezhan :

— Bennoz Doue d'eoc'h, Ian ar Mest, da veza deuet da velet eun intanvez rannet he c'haloun ; ho mignoun Paol a zo eat d'ar maro.

— N'en em jalit ket re, Anna Roue : an traou ne droint ket marteze ker fall ha ma sonj d'eoc'h. N'euz forz penaoz ez ai an traou, gouzout a rit hoc'h euz eur mignoun kalounek e Lescoat. Na ankounac'hait ket d'am gervel, an disterra izom o pezo.

— Bennoz Doue d'eoc'h, Ian ar Mest.

Ian ne zaleaz ket pell : n'oa evit ober vad ebed, hag eur rann-galoun oa beza enn dervez-se e Lanzeon. N'oa nemed vouel ha kaon. Hini euz ar mitizien ne rea netra : mantret oant oll ha ne reant nemet sellet an eil ouc'h egile eb gouzout na petra da lavaret na petra da ober. Araok mont kuit e lavaraz c'hoaz da Anna Roue en doa gellet an Aoutrou Cren en em gaout dizrouk e Lescoat, mez ne gouie ket petra oa deuet da veza an Aoutrou Goachet ; kredi a rea e tlie beza kuzet e menez ar Bod-Onn e mesk al lann.

Ian ar Mest a deuaz d'ar gear euz a Lanzeon dre vourk Lochrist-ann-Izelvet, da c'houzout hag eur c'helou bennag a glefche dre eno. Klevet a reaz, guelet a reaz zoken ar pez o doa great, en eur vont abiou, paotred ar Republik, rak n'o doa ket daleet. Diskaret o doa an Aoutrou Christ binniget hag ar zent, diframmet o doa an aoter. Ar c'habiten a ioa eat zoken gand he varc'h er chapel hag en doa her lakeat da efa an dour binniget a ioa er pinsin koz. Ar guel a gement-se a lakeaz kement a zrouk e Lochristiz, ma kemerchont bep a bennad baz da skei var ar zoudarded en eur grial :

— Soudarded dizakret, hon tud koz-ni a zoube ho biziad er pinsin-ze evit kemeret dour binniget, ha c'houi a laka ho kezek da efa enn-han ? Gortozit, bremaik ni hen talvezo d'eoc'h.

Ar zoudarded, evel emaoun o paouez lavaret d'eoc'h, ne garient ket enebi ouc'h ar re en em zave out-ho. Abalamour da-ze ec'h en em zastummchont buan, hag ec'h en em lakechont enn hent da vont varzu Lesneven. Evelato, araok mont kuit, evit heskina Lochristiz hag ober aoun d'ezho, e leverchont e viche great eur marchosi euz ho japel, ha savet speurinier enn-hi evit lakaat ho c'hezek pa deuchent enn dro, rak dont a dlient var ho c'hiz, emezho. Keleier

glac'haruz oa an traou-ze da glevet. Kouezet etre daouarn tud ker kriz, oa anat d'eomp ne zalechent ket da gas Paol Inisan d'ar maro. — Aoutrou Doue, digorit ho Paradoz d'ar re vad ha digorit ho daoulagad d'ar re fall !

Dioc'h an abardavez, e teuaz an Aoutrou Cren euz a Lescoat da Vaner-al-Liorzou dre Gastel-Fur, Traonjulien ha Landigiac'h. Eat avoalac'h e viche da Lesvaeok, da di Renan Eukat, rag eno ive e veze roet digemmer mad ha golo d'ar veleien, mez izomm dont varzu Maille en doa. Mari Mark, grek Kervinot, a ioa klan, toc'hor zoken oa, hag e ranke mont d'he c'hofez. Eur vadiziant en doa ive da ober da Herve Goaok, a Boull-ar-Foennok, hag ouc'hpenn, an ofern a dlie da lavaret enn nosvez-se en eun toull mengleuz, e kreiz koad Maille.

Digemeret mad e oue gand Herve Soutre, a grede, ha mad a rea, tenna bennoz Doue var he di en eur zigeri he zor d'ar veleien.

Deuet oa an noz, debret oa koan, edot e kreiz ar pedennou diouc'h an noz pa zirollaz e Maner-al-Liorzou eur strollad soudarded dispac'herien. Kenta rejont oue eren stard ha staga ouc'h treid ar gueleou hag an armeliou kement hini a ioa enn ti. Goude-ze e tigaschont var an daol kement tra a gafchont da zibri ha da efa. Bep eil ez eant da zibri. Epad ma lounke lod, lod-all a zigore, a zivarc'he, pe a dorre, a daoliou bouc'hal, an armeliou evit klask enn-ho arc'hant pe draou-all talvouduz. Dre oll o doa klasket, ha kement tamm arc'hant o doa kavet a ioa eat gant-ho, betek Aoutrou Doue Katel Eukat, me lavar he *c'hrucifi,* evel em euz her lavaret d'eoc'h.

Pa oue leun ho c'hof hag ho godellou, e tivischont da c'houzout petra da ober euz a dud an ti. Pemp vraz ha daou vian a ioa : Herve, Katel, Ion an Deniel, Goulc'hen Abolier, an daou elig bian hag an Aoutrou Cren, ar pez a rea seiz den krouet gand Doue. Me gred ne gouient ket anaout an Aoutrou Cren, rag anez o diviche her c'haset gant-ho. Ne espernent belek ebed, ha fouge a veze enn-ho pa c'hellent kaout eur belek bennag da verzerria. Lavaret a reant oa evit rei skouer vad ha kentel d'ar bobl eo e reant an dra-ze. Na pebez skouer, o va Doue!... Me gred e rea vad d'ho c'haloun griz guelet ar goad o ruilla dre-oll.

Edont ive-ta o tiviz, ha ne gouient ket petra da ober pa deuaz unan anezho euz ar meaz enn ti en eur lavaret oa eur

puns doun er penn-all d'al leur, hag oa brao teuler an oll ebarz, bugale hag all.

— Ia, ia, eme ar re-all, ar berra eo : hag eno e vezint didrouz diouc'h tud ar bed evit lavaret ho fedennou.

— Mad a leverez, eme ar re-all ; araok ma'z eor d'ho c'hlask di o devezo bet amzer da uza ho zeod en eur bedi ho Doue.

Ker buan e oue kroget enn Herve Soutre, e Katel Eukat, enn ho daou bugel, enn daou vevel hag enn Aoutrou Cren da ziveza, hag e ouent taolet var ho fenn e goueled ar puns. Katel Eukat a ioa beo c'hoaz pa deuaz an Aoutrou Cren euz he fallaen, rak en eur goueza er puns oa semplet, ha ne ket souez : eur goall-lamm oa ive hennez, koueza var ar penn en eur puns doun ; meur a hini a viche semplet evit nebeutoc'h. An tri-all hag ar vugale a ioa maro.

Pegeit oa padet fallaen an Aoutrou Cren ? Ne ouzoun ket. Komz a reaz ouc'h Katel, mez siouaz n'oa evit lavaret ger, ne rea nemed ficha he dourn. — Epad m'edont an eil e kichen egile enn ti, stag ouc'h treid ar gueleou, an Aoutrou Cren en doa kofeseat an oll, ha roet d'ezho, en hano Doue, ar pardoun euz ho fec'hejou. Rei a reaz c'hoaz breman da Gatel *induljansou* ar maro mad.

C'houeac'h den muntret, merzeriet er memez nosvez ! C'houeac'h sant e Baradoz an Aoutrou Doue ! !

Setu a-ze ar pez a ioa c'hoarvezet gand an Aoutrou Cren hag e Lanzeon abaoue emgann Kergidu. Setu a-ze penaoz oa kouezet er puns hag e viche marvet enn-han, ma n'en diviche ket va eal mad-me va digaset enn nos-se da Vaneral-Liorzou, el leac'h va c'has da Lanzeon evel am boa c'hoant.

---

# KENTA PENNAD VARN-UGENT

—

## Trefalegenn e Lanhouarne

Va goad a verve dre ma kounte an Aoutrou Cren fallagriez ha krizder soudarded ar Republik ; va izili a grene, va spered a iea tano ; ar goad a zavaz d'am penn, eat oan er meaz ac'hanoun va-unan ; ankounac'haat a riz enn eun taol an trouc'h a ioa em morzed, sevel a riz em za :

— It atao, dispac'herien fallakr ha digaloun, eme-ve dign va-unan, m'hen talvezo d'eoc'h !

Hag evit guir, ne c'houlennen ket guell eged ober d'ezho ar muia drouk a c'helchen. Marteze ne rean ket mad, rag ar venjanz a zo da Zoue epken, mez n'oan ket evit miret ; hag ouc'hpenn, e brezel edomp, hag, er brezel, pep hini a ra d'he enebour muia ma c'hell a zrouk. Red oa, mont a ranken da venji ar c'houmper Herve Soutre, Katel Eukat hag ho bugale ; ia, red oa.

Kounta a riz ar bouledou en doa roet d'ign an Aoutrou de Kerbalanek : teir ha tregont a ioa anezho, eun-all a ioa em fuzil ; mad oa.

— Kenavezo, Aoutrou Cren, eme-ve en eur gregi em fuzil.

— Mont a rez kuit, Ian Pennors ?

— Ia, Aoutrou Cren.

— Ha da beleac'h ?

— An dra-ze ne zell nemed ouzign. Ne lavarign ket d'eoc'houi zoken ar pez am beuz c'hoant da ober. Ar pez oc'h euz da ober c'houi, goude beza bet o velet Mari Kervinot, gant aoun da veza paket eur vech-all c'hoaz, eo mont da goajou Kermenguy da gaout an Aoutrou de Kerbalanek. Eno eman hor mignoned. N'o pezo da ober nemed houpal teir gueach, evel ar gaouenn, hag e klefot e peleac'h e vezint. Grit d'ezho va gourc'hemennou. Araok ma vezo tremenet an deiz a zo erru, o devezo klevet hano euz a Ian Pennors, pe Doue en devezo lammet he vuez digant-han.

— Kenavezo, Ian Pennors, pa fell did mont kuit. Ra deuio Doue da baea ac'hanot d'am beza tennet euz ar puns a zo du-hont.

— Bennoz Doue, Aoutrou Cren, ha kenavezo.

Trei a riz kein kenta ma c'helchen, rak guelet a rean an daelou o tivera euz a zaoulagad an Aoutrou Cren. An draze a rea poan dign, ha n'em boa ket a c'hoant da zigalounekaat. Ne ouen ket pell evit lammet euz al leur el liorz, hag ac'hano er park braz. Mont a riz var eeun adreuz ar parkeier betek an hent braz a ia euz a Gastel, dre Verven, da Lesneven, rag, dioc'h ar gount a rea Brutus an Normand, epad m'edon er puns, e tlie ar zoudarded mont varzu eno.

Ne ouzoun ket pe ar banneou o doa pounnerreat ho zreid, pe bet oant bet enn eul leac'h-all bennag oc'h ober ar pez o doa great e Maner-al-Liorzou, da viana eat oant, e fesoun, goustadik, rak enn ho raok edon enn hent a deu euz a Ger-Ian-Vian d'an hent braz. Trouz ha chaok a ioa gant-ho kement, ma vezent klevet, e kreiz sioulder an noz, eun hanter-heur vale dioc'h an hent braz. Me gred edont oc'h en em fougeal da c'houzout pini anezho en doa great ar muia drouk.

Enn tu-all d'an hent braz oa eur parkad balan da Ian Berthou, euz a Trefalegenn. Er park-se em boa c'hoant da vont. Chom a riz da c'hedal. Ar zoudarded a ieaz abiou, ha, kerkent ha m'oa tro ho c'hein, me a dreuzaz an hent braz hag a lammaz er park balan. Eur c'harz lann daou vloaz a ioa var ar c'hleuz hag a guze ac'hanoun pa vezen o sellet var an hent braz. Sklear oa an noz, mez n'em boa nemed soubla etouez ar balan, ha den ne c'helle va guelet.

Dre ma'z ea ar zoudarded, me iea d'ho heul, a-hed ar c'hleuz, evel pa vichen bet unan anezho. Ne ouzoc'h ket petra am boa c'hoant da ober en eur vont ken tost-se d'ar sitoyaned ? Ho c'hounta em boa c'hoant da ober evit gouzout ped oant. Beza oa anezho c'houeac'h-varn-ugent, hag ouc'hpenn eun tammik *ofiser* bian, divarf, displed, an ear a driouac'h pe naontek vloaz, hag a ioa e kreiz ar re-all.

Gouzout a rean breman ar pez em boa c'hoant da c'houzout ; edon e touez ar balan ; sevel a riz va fuzil dreist ar blenchou, biza a riz epad m'edo Brutus an Normand o komz en eur zakreal hag en eur bec'hi ouc'h unan euz he gamaraded ; an tenn a strakaz, ha pec'hed Brutus a oue trouc'het dre an hanter. An Normand a gouezaz, torret he benn, etre

treid he gamaraded... — Hennez ne deuio ken da lakat an tan e ti va c'houmper Herve Soutre.

Pebez dispac'h ha pebez freuz a reaz va zenn etouez ar zoudarded ! Lod anezho a jomaz souezet ha mantret ; lod-all a bec'he hag a gomze a-dreuz hag a-hed ; oll oant distroet varzu al leac'h m'edon-me enn-han o klask guelet an hini en doa tennet. Re zivezad edont ; me a ioa en em daolet a-c'hourvez etouez ar balan hag a garge adarre va fuzil.

— Peoc'h-ta, eme an tammik *ofiser.*

Chom a rejont sioul enn ho za da zelaou ; mez ne glefchont netra, rag dija em boa karget adarre.

— Diouc'h peleac'h an diaoul, eme eur zoudard, eo deuet an tenn ifern-ze ? Koz bro fall !

Biza a riz evit an eil gueach, hag, e feiz, hen eo an hini a ioa eat da fall. Koueza a reaz maro-mik... — Hennez ne deuio ken da lavaret eo eur c'hoz bro fall hor bro-ni a Vreiz, bro an dud kalounek a gar ho Doue hag ho roue.

— *Letanant,* eme ar zoudarded-all, evit hennez, an tenn-ze, a zo deuet ac'halenn, euz a-dren ar vojenn lann-man.

— A gaf did ?

— Ia, rag guelet em beuz ar moged.

— Guir eo an dra-ze, eme ar re-all.

— Mad, it-ta neuze er park dreist ar c'hleuz ha dineizit alese al laeroun.

Ar c'henta a zavaz var ar c'hleuz a reaz lamm-chouk-he-benn ; an eil hag an trede a reaz er memez tra ; a veac'h ma veze ho zroad var ar c'hleuz, ma kouezent var ho fenn enn hent... Ne skoen tenn e bed abiou.

Setu dija pemp d'an traon ! Mez n'edo ket c'hoaz va c'hount eno... Kaer am boa beza lazet lod anezho, ne ouen ket evit miret ouc'h ar re-all da zont er goaremm ; eiz pe nao a lammaz enn eun taol var ar c'hleuz, ha me n'em boa nemed eun tenn em fuzil. Neuze e soubliz hag ec'h en em ruziz kant paz larkoc'h etouez ar balan, hag e leziz anezho da furcha ar c'harz kement ha ma kerent, a daoliou fuzil hag a daoliou kleze. — Kounnaret oant, rag ne gavent netra. — A-benn eur pennad e tiskenchont adarre enn hent braz en eur zakreal kement, m'am boa aoun na viche kouezet an env var hor penn. — Var ar pec'hi oant tud dibab, an dispac'herien.

O c'hedal ma'z achent kuit edon. Tostaat a riz dioc'htu

ouc'h ar c'hleuz ; biza ha tenna a riz adarre..... Pevar a ziskariz ne ouen ket pell, hag an dra-ze a rea nao ; mez euz a nao da c'houeac'h-varnugent, euz meur a hini da gounta.

— Tonerr-de-tonerr, eme eun-all, eun tamm *kaporal* oa hennez, a gaf dign, an diaoul he-unan a rank beza var hor lerc'h !

Hennez oue an dekved da vont d'an traon, hag hennez na deuio ken da gemeret Ian Pennors evit an diaoul.

Tenna a riz eun tenn-all c'hoaz goude hennez, hag adarre em boa diskaret va den. Ne rean tenn guenn ebed. Ar zoudarded ne gouient e pelcac'h trei, diboellet oant. Euz ar park balan e teue an tennou, her guelet a reant, mez ne velent den ebed... Ouc'hpenn, nec'het oant. — Me a ioa atao va lagad o para varnez-ho epad m'edo va daouarn o karga va fuzil.

Enn eun taol, e veliz seiz pe eiz o lammet er park o tont varzu enn-oun eb m'am boa gellet, enn dro-man, rei va zenn da hini anezho. Me, d'am zro, a zoublaz va fenn a-zindan ar balan hag a belleaz dioc'h ar c'hleuz. Gourvez a riz ha chom a riz evelse da c'hortoz ma vichent eat kuit evel enn dro-all. Mez enn dro-man avad, oa bet darbet dign beza tizet va-unan. Daou zoudard, ar gounnar gant-ho, n'oant ket eat enn hent gand ar re-all. Skei ha bazata a reant ar balan gand *baionettez* ho fuzil : ha me n'em boa ket ho c'hlevet o tont var-noun ; me a ioa o sellet ouc'h ar re-all o vont kuit. Edont var-noun, ha me, buanna ma c'hellen, plega va fenn. Mont a reant a-hed ar valanek en eur furcha a daoliou *baionettez* a gleiz hag a zeou. Ken tost edont d'ign ma kouezaz taol unan anezho var beg va skoas. Eur boan griz a reaz an taol-ze dign, mez ne finviz ket muioc'h eget pa vichenn bet maro. Mez pemp minuten goude-ze, p'oa eun tamm pelleat, me em boa her c'haset d'ar bed-all da gaout he gamarad Brutus an Normand. Egile a gemeraz aoun hag a lammaz dreist ar c'hleuz enn hent, evel pa viche kroget an tan enn he lost ; ha mad a reaz.

Va c'hredi a c'hellit, me n'edon ket em eaz. Va goad a rede a-hed va c'horf, adalek va skoaz beteg va zreid, ha kouskoude n'em boa ket re a c'hoad da goll : goadet oan bet dija e Kergidu. Harpa a riz mad evelato, rag eun dra am boa lakeat em penn : red oa dign venji va c'houmper Herve Soutre, he c'hrek, he vugale, Paol Inisan, seur Kervern, Mari Kemener, hor c'hamaraded hag hor c'herent maro e

Kergidu ; c'hoant em boa da laza kement soudard e doa digaset ar Republik e Breiz. Ne oan ket evit ober kement-all ; mez da viana ar re-man, ar re a zo aman etre va daouarn, e bek va fuzil, a baeo ker evit ar re-all.

Int-hi ne gouient ket petra da ober. Me ho c'hleve o pec'hi hag o kounnari var an hent braz evel eur vandenn ziaoulou.

— Eur *rejimant* laeroun a-bez a zo ive-ta er goaremm-ze, eme unan.

— Ia, d'an nebeuta eur *rejimant*, eme eun all.

Ha me va-unan em biche c'hoarzet kalounek o klevet kement-se, ma n'em biche ket bet kement a boan. Daoust ha red eo kaout eur *rejimant* Bretouned evit kas d'ar bed-all diou zousen dispac'herien ? Nann, Ian Pennors he-unan a zo avoalac'h evit ober kement-se.

Ia, ker guir oa an dra-ze, ma ne jome, da c'houlou deiz, nemed an tamm *ofiser* bian am boa espernet ha dalc'het da ziveza. Iaouank ha ruz he benn oa, p'oan-me lammet e park balan Ian Berthou ; breman eo distrounk evel eur c'hi klan, guenn evel eul lienenn, diskabell, fuillet he vleo, skerj he zaoulagad ha divoutoun he zillad. He gleze a ioa gant-han enn he zourn ; kas ha digas a rea anezhan, a gleiz hag a zeou, a eeun hag a viziez, dirag he zaoulagad, evel p'en diviche c'hoant da viret ouc'h an avel zoken da vont da gaout he benn. — Aoun en doa, me gred, rak bouledou Ian Pennors a dorre ar penn.

Goude beza sellet piz out-han, e lammiz, dreist ar c'hleuz enn hent, pemp paz varnugent enn he raok ; ha me d'her biza d'he dro. Hen a jomaz krenn a-za, droug-livetoc'h c'hoaz eged aziagent ; eun tamm skrijadenn a reaz. Evelato e klaskaz en em zerc'hel eeun ha soun var he dreid, evel eur zoudard kalounek a ia da vervel hag en deuz c'hoant da ober fae var ar maro, evel ma tere ouc'h eur guir soudard.

Goulaouet oa an deiz ; tosteat oan out-han, hag en eur zellet piz, e veliz eur zeizenn enn dro d'he c'houzouk, ha var he galoun eur vedalenn. Edo va biz var bluen va fuzil, eur zachadenn hag oa great gant-han..... Chom a riz a-za. Ar guel euz ar vedalenn a dorraz va drouk.

Eur vedalenn a ra atao eur vad d'an nep he dougen.

— Ma karfenn, eme-ve, me a c'helfe ho laza evel ma'm beuz lazet ar re-all.

— Lazit ac'hanoun, emez-han; hag e c'hoantea krenvaat he vouez; lazit ac'hanoun, n'em beuz ket a aoun.

— Komz mad a rit a-ze, va c'hamarad iaouank; ia, ia, komz mad evit guir. C'houi a viche mad da veza a enn tu ganeomp-ni.

— Me a zo e tu ar Franz.

— Franz a zo el leac'h m'eman Doue hag ar roue, va faotr; ha c'houi, kerkouls hag ar re a zo a du ganeoc'h, ne rit nemed laza merc'hed ha bugale, tud ha ne reont drouk da zen; ne rit nemed laerez ilizou ha devi tiez dre ma 'z it. C'houi etrezoc'h, divroidi ha dispac'herien, a lavar ne deuz e Breiz nemed laeroun ha tud fallakr, abalamour ma tifennont ho Doue, ho roue, ho bro hag ho zud; mad, me a lez ganeoc'h ho puez; it da gaout ho kamaraded, ha lavarit kement-se d'ezho; lavarit d'ezho ive eur Breizad, he-unan, enn eun nosvez epken, en deuz lazet d'ezho c'houeac'h soudard varnugent a dennou fuzil, hag en doa ho lazet abalamour m'o doa merzeriet, gand ar grizder ar grisa, eun tiad tud n'o doa great drouk da hini anezho. Kenavezo, den iaouank.

Lezer a riz ive-ta, abalamour d'he vedalenn, he vuez gand an tammik *ofiser*, ha dont a riz dre an hent berra da goajou Kermenguy da renta kount euz va beach d'an Aoutrou de Kerbalanek. — Eno e tlien kaout ive an Aoutrou Cren ha va oll gamaraded.

— Diouc'h ar pez am boa klevet, ne dalie ket ar boan d'ign mont da glask tud da harpa ouc'h soudarded Canclaux e kostez Lanzeon nag e kostez an Arvor, pa 'z oa guir oa eat Paol Inizan d'ar prizoun.

— Allaz! paour keaz Ian Pennors, eme Mauriz Magerez, pa velaz ac'hanoun o tont leun-c'hoad, n'ema ket doare ar friko varnoc'h! Eur goall dro a zo en em gavet ganeoc'h enn noz-man, diouc'h ma velan?

— A gaf d'eoc'h, Mauriz?

— Ia, pe ne velan ket sklear; kouskoude eo savet an heol.

Mad, it var hent Lesneven, dirak park balan Ian Berthou, o chom e Trefalegenn, hag e velfot tro piou a zo bet enn noz-man.

Neuze e kountiz ar pez am boa great. An Aoutrou Cren a reaz eun tamm sermoun dign, hag evelato va c'haloun n'oa ket glac'haret ouc'h her c'hlevet; mez an Aoutrou de Ker-

balanek a grogaz em dourn hag her stardaz kalounek, en eur rei dign eun taol-lagad hag a lavare : Mad c'heuz great, Ian Pennors, eur goaz oud.

Hag, evit guir, n'em biche ket roet va nosvez evit arc'hant.

An Aoutrou Cren a lavaraz c'hoaz :

— Soudarded ar Republik int, evit guir, Ian Pennors, ar re hoc'h euz lazet enn noz tremenet; goall draou o deuz great, hen anzao a ranker, ha ma viche eat an traou hervez ho ioul, me n'edon ket aman breman. Evelato int tud, ha ne c'heller ket ho lezer, evel chatal ha gagnou, da vreina var gorre an douar. Ar bleizi hag ar brini a deufe da grignat ho eskern, ar pez a ve evit hor bro Breiz eun dra zivalo dirag an dud, hag a ve tamallet d'eomp gant Doue. D'eomp daouzek ac'hanomp d'ho lakaat enn douar. Ne c'hellimp ket ho c'has d'an douar binniget, rak e riskl e vefemp da veza paket gand soudarded-all. El leac'h ma c'hellimp ni ho lakaio enn douar.

Ha ket buan ar belek dizrouk a gemeraz penn an hent da vont varzu Lanhouarne. Louis Guillou, Gien an Han, Glaoda ar Map, Job ar Boulc'h, Tangi Lagadek, Herve Magerez, Denez Rosek, ha kals a re-all c'hoaz a ieaz var ho lerc'h. Me va-unan ne ouen ket evit miret da vont d'ho heul; red oa d'ign mont da ziskouez d'ezho e peleac'h em boa douaret soudarded ar Republik.

Ne c'hejomp ket e Maner-al-Liorzou en eur vont. P'edomp var an hent braz, dirag an ti, an Aoutrou Cren, he-unan, ne reaz nemed sin ar groaz ; di e tliemp dont en eur zistrei.

Kenta a gafchomp var an hent, e oue Brutus an Normand ; var hennez, a c'houzoc'h, em boa tennet da genta. Ar re-all a ioa, hini aman, hini a-hount, dem-dost evelato an eil d'egile. N'oa den var an hent. Ne ouzoun ket e pe du oa troet va zammik *ofiser* n'em boa ket tennet varnez-han.

E park balan Ian Berthou Trefalegenn, etal ar c'hleuz, adren eur vojenn drez ha spern, e rejomp eun toull doun hag hir, rak benviachou evit-se a ioa eat ganeomp, hag enn-han e taolchomp soudarded ar Republik, ho c'houeac'h-varnugent, er memez toull.

Pa ouent taolet-oll enn toull, an Aoutrou Cren, var bennou he zaoulin, a lavaraz pedennou an anaoun :

— *De profundis clamavi ad te, Domine ; Domine, exaudi vocem meam.*

Ni a ioa dizolo hor penn.

Pa gleviz ar pedennou-ze, e riz eur skrijadenn, ne ouen ket evit miret, rak dioc'htu e teuaz em spered ar spountadenn em boa bet enn nosvez araok e Maner-al-Liorzou. Va spered a ieaz da glask Herve Soutre, Katel Eukat hag ho bugale. Allaz ! n'ho guelign birviken er bed-man !

Goude ma ouent taolet enn toull, e lakechomp douar varnez-ho ; ha goude ?... Setu achu evit-ho er bed-man. Ra blijo gant Doue ankounac'haat ho goall-oberou, kaout truez out-ho er bed-all ha rei d'ezho lod enn he varadoz ! ! !

Goude-ze e teuchomp da Vaner-al-Liorzou da denna euz ar puns Herve, Katel, ho bugale hag an daou vevel. N'em beuz ket a galoun da gounta d'eoc'h pegen truezuz oa bet d'eomp tenna an dud paour-ze er meaz euz ar puns. Ho liana a rechomp ; bep a arched a oue great d'ezho oll. Hini Katel a oue great kals brasoc'h, rak lakaat a rechomp gant-hi, er memez arched, he daou grouadur, unan a bep tu, etre he divreac'h, evel ma edo pa varvaz e fons ar puns, epad m'edo an Aoutrou Cren o rei d'ezhi *induljansou* ar maro mad.

Pa deuaz an noz, ec'h ejomp d'ho c'has d'an douar binniget, e bered Guinevez-Lochrist, ho farrez.

---

# EIL PENNAD VARN-UGENT

## Tour Berven

Eun dervez hag eun nozvez a ioa edomp e koat Kermenguy eb ober netra nemed diskuiza ha pura hon armou. An Aoutrou de Kerbalanek a iea hag a deue enn hon touez, tenval he benn. Ne lavare ger ha ne gouiemp ket petra a ioa o tieza he spered, mez anat oa d'eomp ne d-ea ket an traou hervez he c'hiz. Nec'het oamp hon-unan o velet hor mestr glac'haret hag ankeniet. Etrezomp e kaozeemp, ha

c'hoant hor boa da c'houlen petra a rea kement a nec'hamant d'ezhan ; mez hini ne grede goulen. Oll e kave d'eomp e sonje enn dud a ioa marvet e Kergidu, ha, mar doa guir an dra-ze, komz d'ezhan a gement-se, oa nevezi he boan hag he c'hlachar.

Avechou, pa veze o vont pe o tont abiou d'eomp, unanbennag a lavare :

— Aoutrou de Kerbalanek, peur e skoimp adarre var soudarded Canclaux ? Diskuiz omp breman, ha ne c'houlennomp ket guell eged mont adarre enn hent.

— Gortozit, goazed, a lavare. Divezatoc'h, me a roio krok d'eoc'h ; breman omp re nebeut a dud.

— Re nebeut ? Daoust ha Ian Pennors aman n'en deuz hen ket he-unan diskaret, enn eun nosvez, c'houeac'h soudard varn-ugent var hent braz Lanhouarne ?

Ia, Ian Pennors a zo eun den, her gouzout a ran.

— Ha paotred Landeboc'her, daoust ha n'ho deuz-hi ket ive skubet eur guchenn-all divar douar Breiz-Izel ?

— Ia, guir eo an dra-ze, eme an Aoutrou de Kerbalanek, en eur huanada.

Hag e tec'he dioc'h ouzomp.

Daou zervez goude taol Trefalegenn, epad m'edomp o tomma enn dro d'eun tamm tan hor boa alumet, var dro peder heur dioc'h an abardavez, e teuaz en hon touez an Aoutrou de Kerbalanek, atao eun ear nec'het d'ezhan. Evelato, enn dro-man oa anat d'eomp ez ea da ziskarga he galon. Azeza a reaz enn hor c'hichen : pep hini ac'hanomp a droaz out-han, digor hon diouskouarn.

— Goazed, emez-han, gouzout a rit omp bet tizet e Kergidu hag hor beuz ranket kemeret an teac'h ha dont aman da guzet e mesk al lann, pell dioc'h hon tud. N'edomp ket var c'hed a gement-se, mez, her gouzout a rit, mar d-omp bet trec'het, ne ket e vankche kaloun d'eomp ; nann, a drugare Doue. M'hor beuz ranket tec'het, eo abalamour ma n'oa ket a armou etre hon daouarn, evel a zo etre daouarn soudarded Canclaux ; anez, hag e vichent bet pevar ouc'h unan, e vichemp deuet a-benn anezho.

— Ia, guir kement-se, eme-ni a-unan, rak ni en em gann evit hor relijion, hor roue, hor bro hag hon tud, e leac'h soudarded Canclaux n'int deuet e Breiz-Izel nemed evit lac'ha, laerez hag ober udurerez.

— Guir a livirit. Me a gave d'ign, gant tud eveldoc'houi,

em biche douaret Canclaux hag he zoudarded etre Kastel ha Kergidu ; hag her great em biche ive, ma ne viche ket digouezet varnomp ar Prat gand he ganoliou.

Goude beza trec'het Canclaux, va mennoz oa mont varzu Brest evit kas euz ar gear vraz-se an divroidi deuet di, hag a laka kement a spount da reded dre ar vro gant ho lezennou dizoue hag ho c'hrizder. Mez, evit ober kement-se, evit beza treac'h da gear Vrest, evidomp da gaout enn-hi meur a hini a du ganeomp, e rankemp beza kals tud, rak anat eo d'eoc'h ne ket eaz mont enn eur gear var soudarded hag a zo mogeriou huel a dro-var-dro d'ezho. Abalamour da-ze em boa lakeat kemenn d'an oll dud a galoun a vro Leon, hag euz a Gerne zoken, dont d'hor c'haout da vourk Berven. Varc'hoaz hag antronoz, e tleont en em gaout. Dont a dle tud a Blouneour-Menez, a Gommana, a Blouziri, euz an Dre-Nevez, euz ar Merzer, a Vimilliau, a Lambaol, a Viniventer, a Vodiliz, hag euz a veur a leac'h-all. Dont a dle zoken euz ar Fouillez, euz a Vrasparts hag euz ar parresiou-all euz ar vro-ze. Evel a velit, kals tud e tliemp beza evit bale varzu Brest, hep kounta ar re hor biche kavet enn hent en eur vont.

Siouaz, ne ket deuet an taol da vad ganeomp.

Er brezel, e ranker sonjal e pep tra, er c'holl kerkouls hag er gounid, ha beza e tu da harpa ouc'h ar c'holl kerkouls ha da lakaat ar gounid da veza talvouduz. Mar kollit, klaskit ho tro da dec'het heb beza re dizet ; mar gounezit, it araok ha flastrit muia ma c'helfot hoc'h enebour.

An dra-ze am beuz great, hag, evidoun da veza glac'haret braz da veza kollet e Kergidu, e c'hellan lavaret em beuz tennet va zud a-zindan ar beac'h, guella ma c'hellet hen ober.

— Oh ! Aoutrou de Kerbalanek, piou a glemm ac'hanoc'h ? Poan a rit d'eomp o komz er c'hiz-se.

— Ne ket abalamour d'eoc'houi eo e komzan evel-hen, rak me hoc'h anavez mad.

— Ma ne ket abalamour d'eomp-ni eo, eo da viana abalamour d'hor mignouned a zo maro enn emgann.

— Ne ket ken nebeut. Selaouit.

— Eo, eo. Breman e c'houzomp perak oc'h ker glac'haret, ha ne gredac'h ket her lavaret d'eomp.

— Selaouit ac'hanoun, a lavaran d'eoc'h, ha bremaik e velfot ne ket guir ar pez a zonjit.

— Lavarit d'eomp-ta neuze ma klevimp.

— Mad, selaouit. Lavaret em beuz d'eoc'h e tle dont d'hor c'haout da Verven, tud euz a gostez Menez-Are evit mont var gear Vrest.

— Ia, an dra-ze oc'h euz lavaret; ha goude ?

— Ma teu an dud keiz-se var eeun betek Berven, hep kaout kelou ebed, e kouezint etre daouarn ar republikaned, rak n'emaint ket var c'hed da gaout, e Berven, soudarded Canclaux.

— D'eomp d'ho diambrouk, ha, mar d-emaint avoualac'h hag armet mad, e tistroimp gant-ho enn dro da lakaat Canclaux da baea ker an drouk en deuz great d'eomp e Kergidu.

— C'houi a zo eaz d'eoc'h lavaret, va zud paour ; c'houi ne c'houlennit nemed emgann. Mez me, ho mestr, a rank sellet a-bell ha diouall a bep tu ; me a rank beza atao var evez, rak, dirag Doue, me a zo karget ac'hanoc'h, hag e vezo red dign renta kount d'ezhan euz ho puez, mar ho lakaan, dre va fazi, var var d'he c'holl.

— Bezet dinec'h var gement-se. Ni hoc'h anavez mad, hag hor fizianz a zo ennoc'h.

— Mad, neuze, selaouit ac'hanoun, ha sentit ouzign. Enn derc'hent deac'h n'oa soudarded nemed e Berven, e Guitevede hag e Sant-Nouga ; mez abaoue, ha n'int-hi ket eat dounnoc'h er vro ? Ha n'euz ket breman anezho e Plouvorn, e Guikourvest, e Guikar, e Bodiliz, ha zoken marteze e Landivicho ? Hini ac'hanomp n'her goar, hag ar re a zigas bevanz d'eomp, ne c'houzont ket ken nebeut, her goulenn em beuz great digant-ho. Penaoz ive-ta e c'helfemp-ni mont da ziambrouk paotred Menez-Are, a zo erru d'hor c'haout ? Bep kammed a raimp emaomp e riskl da goueza e mesk eur strollad republikaned.

— Koulskoude n'omp ket evit lezer hor breudeur da goueza etre paoiou bleizi ker kriz ha soudarded Canclaux.

— Ne ket hennez eo ive va mennoz, hag an dra-ze eo a lakea tenval va fenn.

— Red eo, kousto pe gousto, da unan-bennag ac'hanomp, daou pe dri ma ranker, mont a-dreuz ar vro, dre an hentchou distro, da lavaret d'an dud kalounek-se, e pe zoare stad eman an traou ganeomp.

O klevet ac'hanomp o komz er c'hiz-se, an Aoutrou de Kerbalanek a reaz eur mousc'hoarz, hag a lavaraz :

— Fouge e zo enn-oun o klevet ac'hanoc'h hag o velet ac'hanoc'h ker kalounek. Bennoz Doue d'eoc'h ! — Bremaik e lavaren d'eoc'h e tlie an hini a ra brezel beza var evez a bep tra, var ar c'holl kerkouls ha var ar gounid : setu ive ar pez am beuz great. En eur gas tud da gostez Menez-Are, em beuz lavaret d'ezho evelhen ; araok ma viot distro euz ar Menez d'an Arvor, ni hon devezo bet eur stokad ouc'h Canclaux hag he zoudarded ; me gred e teuimp a-benn anezhan. Mad, neuze, ma vezomp ar mistri, e vezo var bek tour Berven, a zo var an huel, a veler a bell hag a bep tu, eur banniel pe eun drapo guenn-kann o nijal laouen gand an avel ; ha mar kollomp, el leac'h eur banniel guenn, eur riblennad lian du ne vezo ken, evit dougen kaon d'ar re a vezo maro. Evel a velit, e sonjen er c'holl kerkouls hag er gounid.

— Ia, guelet a reomp hon deuz eur mestr hag a zo he lagad e pep leac'h, a c'hoar diouall ouc'h an drouk hag a gemer poan gand he dud.

— Mad, ha ne ket guelloc'h d'eomp lakaat eur banniel du var bek tour Berven eged ne d'eo mont betek enn-ho da lavaret da baotred ar Menez mont d'ar gear, rak tizet omp bet e Kergidu.

— Koulskoude, Aoutrou de Kerbalanek, ma viche eat unan-bennag ac'hanomp betek enn-ho, enn diviche gellet komz out-ho ha lavaret d'ezho n'omp ket digalounekeat ha ne c'houlennomp ket guell eged en em ganna adarre ouc'h Canclaux.

— Guir eo an dra-ze ; mez nebeut a dud omp, ha dre aman e c'heller kaout izoum ac'hanomp-oll. Hag ouc'hpenn-ze, ha n'oc'h euz-hu ket sonjet enn dra-man : Euz a bep tu e tle dont tud d'hor c'haout : red e ve ive-ta kas d'an nebeuta dek den e kevridi evit lakaat unan epken var bep hent, ha c'hoaz marteze n'en em gavo ket var an hent mad.

— Ar virionez a livirit adarre, Aoutrou. Paotred ar Menez, e leac'h dont dre an hent braz, a c'hell kemeret an hentchou a-dreuz, ha ped hent-treuz n'euz ket ac'halenn da Landivicho ?

— E leac'h ma lakeomp hor riblennad lian-du var bek tour Berven, hervez m'omp en em glevet, e c'hello beza guelet a bell hag a bep tu, hag er c'hiz-se e lakaio an oll da veza var evez.

— Mad ar pez a livirit, Aoutrou. Ni a ia da staga ar

riblennad lian-du var bek tour Berven; guelloc'h e viche bet ganeomp, e guirionez, staga banniel guenn hor roue.

— Komz a rit evel tud a galoun, mez ne gomzit ket avad evel tud a benn. Kaout a ra d'eoc'h e c'helfot sevel e tour Berven ken eaz ha m'her lavarit ? Daoust ha ne c'houzoc'h ket eo bourk Berven leun a zoudarded ?

— Sell, ia, Aoutrou, guir a livirit adarre.

— Lezit ac'hanoun da gomz d'eoc'h ha sentit ouzign.

— Lavarit, Aoutrou ; ni a vezo sentuz.

— Mad, ar riblennad lian-du am beuz da staga ; mar d'eo hirr, ne ket pounner. Ne ket red dek den evit he dougen : unan epken a zo avoualac'h.

— Nann, nann ; ne ket avoualac'h unan epken ; ha mar kouez beac'h var-n-ezhan ?

— Selaoui-ta ac'hanoun ; c'houi ne zelaouit nemed mouez ho kaloun. Me a c'hoar ervad n'em beuz nemed lavaret d'eoc'h : Paotred, eomp araok, baleomp var soudarded Canclaux, ha pep hini ac'hanoc'h, sounn he benn, tan enn he lagad, a grogo enn he fuzil hag a valeo ganen. Mez ne ket an dra-ze am beuz c'hoant da ober, rak ne c'hellan ket hen ober, siouaz ! Ar pez am beuz c'hoant da ober, ar pez a rankan zoken da ober, eo kas unan ac'hanoc'h da ober ar grevidi. Souezet oc'h, a velan, rak trei ha distrei a rit en eur zellet an eil ouc'h egile.

— Souezet omp eun tamm, evit guir, rak eun den epken a c'hell beza lazet buan avoualac'h. Kasit daou da viana.

— Kas daou ! Petra eo daou zen a enep ar vandenn soudarded a zo e Berven ?

N'int ket kals a dra ; mez evelato, ma vez lazet an hini a zougo an tamm lian-du, petra refot ?

— Ma vez lazet hennez, ne vezo staget netra ouc'h bek tour Berven, anat eo, rak ar republikaned a zalc'ho gant-ho va banniel du ; mez ma vez lazet hennez, egile a viche lazet ive ker buan, sklear eo, rak beza e vezint an eil gand egile, hag, e leac'h unan, daou zen paour eo a vezo maro. Ha mad eo kas daou zen d'ar maro pa'z eo avoualac'h unan, re zoken ?

— Nann, guir a livirit.

— Mad, setu aman petra ez an da ober. Da unan ac'hanoc'h ez an da rei ar riblennad lian-du ; evel eur gouriz hel lakaio enn dro d'he groaz-lez. Pa vezo savet e bek tour Berven, hel lammo kuit hag e stago anez-hi eno, guella ma c'hello, evit beza guelet a bell hag a bep tu.

— Mad avoualac'h eo ar pez a livirit, Aoutrou. Me eo a ielo da Verven, eme an oll a-unan.

— Mar d-a kement hini a c'houlen mont, ez efot-oll, eme an Aoutrou de Kerbalanek enn eur vousc'hoarzin, rak vad a rea d'he galoun guelet n'o doa ket he dud kollet fizianz enn-han, evit-han da veza kolket e Kergidu.

An oll a dosteaz ouc'h an Aoutrou de Kerbalanek oc'h en em horta an eil egile ; oll o doa c'hoant da vont da riskla ho buez var bek tour Berven.

O klevet kement-se, unan-bennag a lavaraz :

— Pa'z eo guir o deuz c'hoant an oll da vont, tennomp plouz-berr, hag an hini en devezo ar blouzenn verra pe hirra, hervez ma vezimp en em glevet araok, hennez a ielo enn hent.

— Nann, eme an Aoutrou de Kerbalanek, ne fell ket d'ign ez afe an traou er c'hiz-se. Ar plouz-berr a zo evel an tenna da zort, dall put, a c'hell lakaat eun den kamm el leac'h ma tlefe beza eun den lijer, hag unan bian el leac'h ma viche red kaout unan braz. Diskouez oc'h euz great d'ign bete vreman hoc'h euz fizianz enn-oun.

— Ia, ia, hag hor bezo atao.

— Neuze, lezit ac'hanoun da ober va bolontez, kredit mad e rign guella ma c'helligu, ep lavaret e tal muioc'h an eil ac'hanoc'h evit egile, rak oll oc'h tud a galoun.

— Alo ! grit ar pez a gerfot ; ar pez a reot a vezo great mad. Hini ac'hanomp ne gavo abek er pez ho pezo great. Hanvit ho ten.

— Mad, Ian Pennors eo am beuz c'hoant a iafe da staga va riblennad lian-du var bek tour Berven.

O klevet va hano, red eo d'ign hen anzao ouzoc'h, ez eaz fouge enn-oun. D'ar mareou-ze me a ioa iaouank, hag e koat Kermenguy, gand an Aoutrou de Kerbalanek, oa tud kosoc'h eged oun-me ha startoc'h an tamm anezho ive ; ha koulskoude, enn ho zouez-oll, me eo a ioa dibabet evit sevel var bek tour Berven.

N'em boue ket kals a amzer da chom d'en em fougeal ; an Aoutrou de Kerbalanek a zistroaz ouzign hag a lavaraz d'ign :

— Ian, ha mont a ri a galoun vad da staga ar riblennad lian-du-man ouc'h bek tour Berven ?

— Ha var var a ze e c'hellit beza, Aoutrou de Kerbalanek ?

— Gouzout a ran, Ian, emez-han d'ign adarre, ec'h euz great traou burzuduz enn derveziou tremenet; mez goasoc'h, a gaf d'ign, eo ar pez ec'h euz da ober enn noz da zont eget kement tra ec'h euz great betek hen.

— Doue hag ar Verc'hez o deuz va dioualllet; va diouall a raint adarre, fizianz am beuz enn-ho. Roit d'ign ho kourc'hemennou, ar pez a leverfot a vezo great araok varc'hoaz vintin, pe Ian Pennors a vezo eat da varadoz an Aoutrou Doue.

— Doue hag ar Verc'hez a ziouallo ac'hanot, Ian, her c'hredi a ran; mez red e vezo d'id ive lakaat da oll-skiant da c'hoari.

— Bezit dinec'h, mestr; Ian Pennors n'en devezo ket a c'hoant kousket fenoz.

— Arabad en defe ken nebeut. Setu aman petra e pezo da ober. E-berr, pa vezo erru an abardavez-noz, e vezo lakeat d'id, egiz eur gouriz, ar riblennad lian-du enn dro da kroaz-lez, evit miret na vezo guelet gand den. Er c'hiz-se, hag e vez guelet var an hent, ne vezo ket taolet evez ebet ouzid, ha ne vezi ket anavezet.

— Petra, eme-ve, ne d-aio ket va fuzil ganen ?

— Da ober petra, da fuzil ?

— Da ober petra e vez roet he fuzil da eun den a vrezel ?

— Neuze evelse, ma vezez guelet var an hent gand soudarded Canclaux, eman great ganez.

— Marteze... Var hent Lanhouarne euz chomet meur a hini, ha me a zo aman.

— C'hoant ec'h euz-ta da gas da fuzil ganez ?

— Ia, ha c'hoant braz. Ma n'am beuz ket anezhi zoken, e vezo du va fenn en eur vont varzu Berven.

— Mad, lezet e vezo da vont ganez.

— Bennoz Doue d'eoc'h, Aoutrou de Kerbalanek. Lavarit d'ign breman, pa gerfot, ar pez am bezo da ober. Ian Pennors, gand he fuzil, a ielo varzu Berven kel laouen evel ma'z ea varlene da bardoun Lochrist.

— Pa vezi kempennet ganeomp-ni er c'hiz-se, ar riblennad lian-du oc'h ober gouriz d'id, ez i varzu Berven dre ar c'hoajou, dre al lanneier hag ar parkeier, a-hed ar c'hleuziou, eur park pe zaou dioc'h an hent braz. Dre ma'z i e selaoui, ha, keit ha ma ne glevi netra dre an hentchou nag adreuz an douarou, e c'helli bale dinec'h. Ne ket red lavaret d'id, mar klevez trouz a gleiz, e ranki trei a zeou, ha ma

rankez chom a-za tammou, e chomi. An traou-man a ri dioc'h ar pez a c'hoarvezo ganez.

— Ar pez a livirit a vezo great, Aoutrou de Kerbalanek, ha skouarn ar c'had ne d'eo bet jamez tanooc'h eget na vezo va skouarn-me fenoz.

— Goasa ma vezo, eo p'en em gavi e bourk Berven. Penaoz treuzi an hent braz evit mont da gaout an iliz ? Penaoz mont enn iliz ? Penaoz sevel enn tour ? Setu a-ze, Ian Pennors, kudennou diez da zibuna, ha ne c'helli ho dibuna nemed pa yezi var al leac'h. Araok treuzi an hent braz, kea var bennou da zaoulin, sao da galoun varzu Doue, en em erbed ouc'h an Itroun-Varia, ha ma kavez brao da dro, bale araok.

Deuet eo an abardavez ; red eo mont enn hent. Ar re-all o doa an ear glac'haret; evidoun-me, me lavar d'eoc'h ar virionez, a ioa ken dinec'h va c'haloun o vont kuit, ha m'oa skanv va gar o lammet dreist ar c'hleuz kenta a gafchon diraz-oun. Ar pez en doa lavaret d'ign an Aoutrou de Kerbalanek, a riz penn-da-benn. Mont a riz a-dreuz an douarou, selaou a rean eur veach an amzer ; mez ne gleviz netra, ne veliz den, hag en em gaout a riz treuz eur park epken dioc'h tiez bourk Berven.

Araok mont larkoc'h ec'h en em daoliz var bennou va daoulin hag e pediz Doue hag ar Verc'hez c'houeka ma c'helljon. Goude-ze e saviz em za, hag en em lakiz da velet ha karget mad oa va fuzil, ha chomet oa stard avoualac'h, evit ober eur c'haloupadenn, va gouriz lian-du.

Ia, pep tra e ioa mad ; neuze e riz sin ar groaz, hag e teuiz betek ar c'hleuz a sko var an hent braz, d'ar c'huz-heol, varzu Lanhouarne, el leac'h m'eman breman ar *Post*.

Sevel a riz ouc'h ar c'hleuz, gourvez a riz var he c'horre, astenn a riz va gouzouk evit taoler eun taol-lagad a bep tu var an hent braz.

Ne velen den nag o tont nag o vont : klevet kaozeal a rean a-vad er penn-all euz ar bourk ; e ti Bielon e kave d'ign e oa.

Chom a riz eur pennad er c'hiz-se da c'houzout penaoz tenna ar brava va fleg evit mont betek an iliz.

Meur a veach oan bet mennet da vont betek enn-hi en eur redadenn, mez trouz am biche great, ha klevet e vichen bet.

Sevel a riz goustadik var ar c'hleuz, diskenn a riz goustadikoc'h c'hoaz, ha setu me var an hent braz. Tenval oa an noz, ha n'oa ket eaz guelet a-bell. Evelato e kaviz guel-

loc'h treuzi dioc'h-tu, var eeun, an hent braz, ha mont a-hed an tiez penn-da-benn, e tu ar c'hresteiz, betek ar vered.

Mont a rean er c'hiz-se varzu an iliz, ha, pa gleven an avel o sourral krenvoc'h, pe eur griadenn skiltrusoc'h o tont euz a di Bielon, e chomen a za, ec'h en em eeunen sounn ouc'h an ti evel pa vichen bet eur mean benerez lakeat er voger gand ar mansouner.

An avel a zourre dreist kein an tiez, ar republikaned a iouc'he er penn-all d'ar bourk, ha me a iea atao. En em gavet oan e penn an ti diveza ; n'oa, etre ar vered ha me, nemed hent braz Landivicho ; mez penaoz treuzi an hent-se hep beza guelet ? n'edon ket daou-ugent paz dioc'h an tiez m'oa kement a drouz enn-ho !...

Ne ouzoun ket kals penaoz a riz ; ar pez a zo guir, eo enn eun taol edon enn tu-all. Va c'haloun a zizammaz eun tamm, rak edon harp ouc'h ar vered, sellet a c'hellen enn-hi ha ne velen ha ne gleven den enn dro d'an iliz.

— Itron-Varia Berven, eme-ve, me ho trugareka a greiz va c'haloun.

Kaout a rea d'ign oan deuet a-benn euz va c'hrevidi. Me grede n'em boa ken da ober nemed sevel var bek an tour, staga va riblennad lian-du, dont d'an traon ha mont da lavaret d'an Aoutrou de Kerbalanek oa great, ha great mad, ar pez en doa gourc'hemennet. Abalamour da ze e lammiz skanv er vered, hag ez iz var eeun da gaout an or a zo e tu ar c'hresteiz d'an iliz. Serret oa... E peleac'h edo an alc'houez ? N'oan ket evit mont d'her c'hlask dre an tiez, anat oa, rak an tiez a ioa leun a zoudarded. Koulskoude oa red d'ign mont enn iliz evit gellout pignat enn tour. Petra da ober-ta ? Trei a riz va c'hein ouc'h an or, harpa a riz va daou zourn var bennou va glin, hag, er c'hiz-se, daoublegет, ec'h en em lakiz da horta ken na oan skuiz. Mez kaer em boa horta an or, ne zigore ket.

Red oa d'ign klask eun digor-all. Trei a riz da zellet ouc'h an iliz, hag e veliz, torret ar guer varnez-han, ar prenestr a zo d'ar zao-heol d'an or. Kavet oa va c'hrog ganen, a gave d'ign. Mez siouaz ! n'oan ket evit tizout betek enn-han ! Enn dro-man avad ne jomiz ket d'en em skuiza ; guelet a riz oa red d'ign eur skeulik vian pe eur c'hravaz da nebeuta evit gellout mont enn iliz dre ar prenestr.

O velet ne deue den var va zro, ec'h hardisean, hag, oc'h en em hardisaat, e teue va skiant da sklerraat. Dre-ze, ne

ket enn tiez tosta ez iz da glask va skeul, rak enn tiez-se e c'helle beza soudarded ; mont a riz er meaz euz ar bourk, var hent Guitevede da Gervinojenn, el leac'h ma kaviz eun tammik skeul, dalc'het a-ispill, azindan toen zoul kraou ar zaout, gand daou beul koat sanket er voger. He distaga a riz buan, ha dont a riz gant-hi d'ar red da gaout an iliz.

Ne ouen ket pell evit he lakaat dirak ar prenestr torret ar guer varnez-han, ha sevel enn-hi evit mont enn iliz. Edon a c'haoliad var ar voger o vont da ober eul lamm enn diabarz, pa zonjiz oan ginaouek o lezer va skeul er meaz, rak, ouc'hpenn ma rankchen he c'haout evit dont adarre kuit, e tiskouesche c'hoaz d'an nep a deuche da zellet, oa eat unan-bennag dre eno. Sacha a riz anez-hi ganen, ha me enn iliz Itron-Varia Berven.

Saotret oa bet an iliz gand ar republikaned, me gred ; n'euz forz, mont a riz evelato var bennou va daoulin, hag eur beden galounek a gasiz d'ar Verc'hez evit he zrugarekaat ha goulen digant-hi an nerz hag ar skiant am boa izoum evit dont a-benn euz va zaol.

Anaout mad a rean iliz Berven, meur a veach oan bet enn-hi ; n'oa ket ive-ta diez d'ign kaout dor an tour. Mont a riz var eeun varzu enn-hi. Siouaz ! serret oa... Alc'houezet oa zoken. Hag e peleac'h e kavign-me an alc'houez ? E neb leac'h, hep mar ebed, rak beza e tle beza etre daouarn ar zoudarded, ha me ne gaven ket iac'huz evidoun, enn nozman da viana, mont d'her goulen pe d'hen tenna digant-ho. Koulskoude e ranken pignat enn tour, n'euz ket da lavaret eno. Terri pe divarc'ha an or a rankan da ober-ta neuze. N'em boa ket gellet terri dor an iliz, kaer am boa bet en em dorta out-hi ; diesoc'h oa d'ign c'hoaz terri dor an tour, rak hou-man a zo eun or vian, dero teo oc'h ober anezhi, ha ne blego ket ar plench enn-hi. Esa a riz he divarc'ha en eur lakaat va dourn deou a-zindan-hi ha va dourn kleiz d'an neac'h. Enn aner ec'h en em skuizen, rak an or a ioa kloz ha ne finve tam ganen.

Neuze ez eaz diez va fenn ; sevel a ranken da vek an tour, an Aoutrou de Kerbalanek en doa her gourc'hemennet d'ign, ha n'oan ket evit mont ebarz ! Guelloc'h izign eged nerz, hoc'h euz klevet meur a veach. Dont a reaz em penn e c'helchen kaout dre an iliz eur varrenn houarn pe eun dra-all bennag hag a zikourche ac'hanoun da zivarc'ha an or. Perak, penaoz hag e peleac'h e kafchen an dra-ze, ne gouien ket. Evelato, ar republikaned a ioa bet enn iliz meur

a veach, hag a c'helle beza ankounac'heat enn-hi meur a venvek. En em lakaat a riz da glask.

Diou veach em boa great tro an iliz, furchet em boa pep kougn ha ne gaven netra. Edon nec'het, nec'het meurbed, hag ar c'houezen a ioa pizennet var va zal... Soudarded Canclaux a c'helle koueza varn-oun enn iliz ; ha penaoz stourm out-ho va-unan, ha penaoz tec'het enn ho raok ?

An dud a ra avechou traou ha ne c'houzont ket perak e reont anez-ho. Me a dèuaz, evel en eur huvreal, adarre da gaout dor an tour. Eun dra-bennag a lavare d'ign e kafchen an or digor. Doue hag ar Verc'hez, anat eo, a sklerijenne va skiant hag a roe nerz d'am c'haloun. En eur vont a-biou, n'oun dare perak, e tigoriz eur *gofesion* goz a ioa etre an or-dal ha dor an tour. Digeri a riz anezhi atao eb gouzout kals perak ; en em lakaat a riz da furcha anezhi, ha da baoata gand va daou zourn kement kougn a ioa enn-hi. Enn eun taol, o burzud ! e kouezaz va dourn var eur bern alc'houeziou a ioa kuzet a-zindan ar skaoun ma vez ar belek azezet varnezhi.

— Sell-ta, eme-ve, setu aman e tal an or, an alc'houez ez ean da glask dre bevar c'horn an iliz.

Ar sakrist, me gred, en doa gellet kuzet eno an alc'houeziou evit miret ouc'h soudarded Canclaux da zevel enn tour.

— Ne ket eun alc'houez epken em boa kavet, pevar a ioa. Pehini oa an hini mad.

Ne vezign ket pell, eme-ve ouzign va-unan. N'em beuz nemed ho esa, an eil varlerc'h egile, hag e velign pehini anezho a zibrenno an or.

An alc'houez kenta a reaz kazek, ne d'ea na ne deue ; a-veac'h zoken ma'z ea er potaill. An eil a reaz ive tro venn, ha setu va enkrez o tont enn dro.

C'hoarzin a rit marteze ouc'h va c'hlevet, iaouankiz an amzer-man ; mez me garfe ho kuelet enn eun iliz, e kreiz an noz, eb gellout tec'het, enn dro d'eoc'h a bep tu soudarded n'o deuz ken c'hoant nemed d'ho laza. Brao eo kaozeal pa vezer pell, mez ne ket brao beza er stad m'edon-me enn nozvez nec'huz-se.

Doue en deuz krouet peb den hervez m'en deuz bet c'hoant, me gred. Roet en deuz da bep hini he skiant hag he benn ; mad, da Ian Pennors en deuz roet eur penn kalet, ne zigalouneka jamez. Enn he greiz euz lakeat eur galoun atao leun a fizianz enn he Grouer hag enn he vadelez.

P'edon krog enn trede alc'houez, e liviriz adarre ouzign va-unan :

Ian Pennors, aman ez ez da c'hoari da vuez. Mar gellez mont enn tour, e teui a-benn euz da daol, hag e c'helli distrei da goajou Kermenguy ; mez ma ne c'hellez ket, eman great ganez, rak ne d-i ket kuit ac'halenn kerkouls marc'had ha ma'z out deuet. Hag evelse dalc'h mad.

Me a zo pell o kounta an traou-man d'eoc'h. P'edon etre unnek heur hag hanter-noz, va-unan, e tal tour Berven, pevar alc'houez, daou fall anezho, etre va daouarn, ez ea buannoc'h ar sonjou dre va fenn, hag e teue tammou enkrez d'ign, hag e krene va izili, red eo hen anzao. Kaout a reot glabouserien ha n'o deuz bet jamez aoun, var ho meno ; ar re-ze a zo gaouiaded. Me am beuz klevet tennou fuzil, tennou kañol ; me am beuz klevet ar boulejou o sutal dreist va fenn hag abiou d'ign, ha n'em beuz ket tec'het. Ma'm beuz great eur skrijadenn bennag, n'em beuz ket krenet. Mad, koulskoude enn iliz Berven, me am beuz bet eun tamm enkrez, eun tamm aoun pa ne gaven ket an alc'houez a zigore an tour.

Pevar alc'houez-ta a ioa stag ouc'h ar memez korden ; daou anezho a ioa fall...

— Alo, Ian, eme-ve, daoust ha te jomfe nec'het? Daoust ha koll a ri fizianz e Doue hag er Verc'hez ? Aman e ranker neun pe veuzi ; esa eun alc'houez-all c'hoaz da velet, ha goude-ze e ri ar pez a c'helli.

Kemeret a riz va zrede alc'houez, hel lakaat a riz enn or..., mont a reaz er potaill evel pa viche teuzet diout-han. Va c'haloun a laouennaaz, hag, a gaf d'ign, a ledannaaz em c'hreiz. Deuet oa an taol ganen da 'vad... Trei a riz va alc'houez ; ar gleizenn a deuaz ganen, evel eun dudi, var he c'hiz en eur vigourrat evelato kement, ma krozaz an iliz evel pa viche laosket enn-hi eun tenn fuzil. Ne daoliz ket a evez ouc'h kement-se, re a fouge a ioa enn-oun. Digeri a riz ; an or, en eur drei var he muduren, a c'hrigonsaz kement, ma rea muioc'h a drouz c'hoaz eged guigour an alc'houez. Ne daoliz ket muioc'h a evez ouc'h grigonz ar vudurenn eged n'am boa great ouc'h guigour ar gleizenn. Mont a riz var eeun enn tour.

Savet oan daouzek pe drizek delezenn pa liviriz ouzign va-unan :

— Ian Pennors, cun dra zot ec'h euz great : lezet ec'h euz an alc'houesiou e dor an tour, ha, ma teu unan-bennag enn

iliz, n'en devezo nemed rei eun taol alc'houez hag emaoud paket er zac'h. Dre be hent ez i kuit ?

Diskenn a riz d'an traon, tenna a riz an alc'houez euz an or ; potaill an tour ne d'ea ket dioc'h an daou du, hag evelse n'oan ket evit prenna an tour varn-oun. Kas a riz an alc'houesiou ganen.

Edon o kuzet anezho e kampr an holorach, pa gleviz tud o krial hag o reded dre an iliz evel tud kounnaret.

— Daoust ha klevet e ven bet, eme-ve ?

Hag e teuaz da zonj d'ign e guigour ar gleizenn hag e grigonz ar vudurenn.

Anat oa d'ign oan dizoloet hag edo ar c'hlask var va lerc'h ; n'oa ket brao an traou ganen.

Hag e guirionez, beza enn eun tour, n'euz nemed eur skalier enn-han, hag eur vandenn soudarded var ho lerc'h, ha n'euz ket eno peadra da lakaat meur a hini da goll ho fenn ?

Lavaret em beuz d'eoc'h ne ouzoun ket penaoz oun great gand Doue, biskoaz n'em beuz kollet fizianz penn-da-benn. Sevel a riz buanna ma c'helliz d'ar garidou gand ar zonj da zevel var eeun var bek an tour, ma'm biche amzer, evit staga va riblennad lian du, ha da vervel goude, ma viche red.

Edon er garidou, hag e kleven, dre c'hinou ar skalier, ar zoudarded o tont d'an neac'h. Ne deuent ket re vuan, a gave d'ign ; n'o doa ket-ta neuze kavet an tres ac'hanoun. Guell a-ze !

E Berven, a c'hoar an oll, e saver euz ar garidou da vek an tour dre an diabarz. Va mennoz kenta oa pignat d'an neac'h, ha chom eno neuze speg ouc'h ar mein benerez, ken na viche eat ar zoudarded kuit, evel ma speg an askell-groc'henn ouc'h eur voger pa deu enn eun ti-bennag. Araok skrimpa evelato, e teuiz c'hoaz da zelaou e ginou ar skalier ha dont a reat var va lerc'h. Siouaz ! trouz a gleven atao, hag ouc'hpenn, guelet a riz eul luc'hedenn hag a deue euz an traon.

— Goulou a zo-ta, eme-ve, gand ar zoudarded ? Neuze ne vezo ket diez d'ezho guelet ac'hanoun e neac'h an tour : ha mar guelont ac'hanoun, ne vezo ket diez d'ezho va diskar d'an traon gand eun tenn fuzil. Hogen Ian Pennors n'en deuz ket a c'hoant da veza diskaret euz a vek tour Berven evel ma tiskar ar chaseer ar vranlouet euz a vek ar vezen fao.

Petra da ober ? N'em boa ket amzer da zonjal kals. Sellet

a riz enn dro d'ign, hag e veliz, berniet ouc'h eur voger a ra diou lodenn euz an tour, er garidou, eur bern kerdign koz. Ar c'hleier a ioa eat gand ar republikaned da ober kanoliou, hag ar c'herdign bet stag out-ho evit ho zeni, a ioa lezet er garidou. En em zila a riz a-zindan-ho da guzet.

A veac'h oan eat a-zindan ar c'herdign, p'en em gavaz er garidou daou zoudard. Komz a reant an eil ouc'h egile.

— Ha ne ket beza sot ha diskiant hon digas aman d'an neac'h da glask tud ?

— Te lavar ; piou a ve sot avoualac'h evit dont da guzet e bek eun tour ?

— Den ebed. Deomp-ni, enn hor bro, oa lavaret n'oa tud ar vro-man nemed bugale ; n'oa nemed mont enn ho ziez, komz rok out-ho, ha ker buan e viche digaset d'eoc'h da zibri ha da efa leiz kof. N'oa neuze nemed beza rustoc'h, ha mestr an ti en diviche digaset d'eoc'h he arc'hant var an daol ha n'o piche da ober nemed ho c'harga enn ho sac'h.

— Ia, guir a leverez ; mez tud ar vro-man n'int ket bet diotoc'h eget ar re-all. Evidom-me, a gaf d'ign o deuz zoken betek re a skiant.

— Ouc'hpenn skiant o deuz. En em ganna a reont ive evel bleizi, ha d'eomp-ni oa lavaret oant ken aounik hag ar merc'hed bian a zu-man.

— Aounik, paotred Breiz-Izel ? Ken aounik ma n'o deuz aoun rak netra, ha ma'z eont d'an emgann ha d'ar maro kel laouen ha ma'z eamp-ni da efa eur picherad chistr p'edomp er gear.

— Guir eo an dra-ze. Sell-ta, pe guir e komzez euz a emgann, n'em beuz ket da velet abaoue Kergidu, petra eo deuet da veza da gamaraded, ar re a zo euz da barrez ?

— Petra int deuet da veza ? Pemp oamp araok Kergidu, ha breman n'omp mui nemed daou.

— Mad, ni a ioa deuet pevar, ha n'euz lazet nemed unan ac'hanomp. Mez euz ar barrez a gichenn avad oant deuet nao ; eiz a zo bet lazet ; an naved a ioa eat deac'h enn eun ti a-ze e kichen, da esa digeri eun armel, hag en deuz bet eun taol pal divar he benn ken doun, ma velor he empenn dre ar faout ; me gred eo great gant-han ive.

— Ia, ia, gevier a ioa lavaret d'eomp divar benn tud ar vro-man.

— Mad, kaer zo, me n'oun ket evit ho c'hlemm. Ma vi-

chent-hi deuet enn hor bro-ni da ober ar pez a reomp-ni dre aman, petra e piche great?

— Guir a leverez: me am biche great d'ezho ar pez a reont d'eomp-ni, goasoc'h zoken, me gred.

— Kredi a ran ac'hanod, rak tud ar vro-man, kaer zo, n'int ket goall dud.

— Nann, e guirionez; hag avechou me am beuz truez out-ho o velet petra á reor d'ezho.

— Evidom-me a gaf d'ign n'eman ket ar guir ganeomp.

— Me da gred. Selaou, pa'z eo guir n'euz aman nemedomp hon daou, ha ne c'hellomp beza klevet gand den, lez ac'hanoun da lavaret daou c'herik d'id.

— Lavar hep aoun: gouzout a rez en hor bro oamp amezeien, hag aman omp kamaraded.

— Mad, me am beuz c'hoant da dec'het, pa gavign va zro, ha da vont d'ar gear. Skuiz oun o velet ober kementall a fallagriez. Dont a rafez ganen?

— Ia, a galoun vad.

— Mad, neuze klaskomp hon tro pep hini euz he du: an hini a gavo eun dro vad da genta a gemenno d'egile, ha bezomp sioul var gement-man.

— Evidon-me em beuz mall da vont kuit. Guel, digas ac'hanomp da glask tud e bek eun tour, ha ne ket diskiant an dra-ze?

— Hor c'habiten a gred eo tud ar vro-man ken dibenn hag ar piked a ia da guzet ho neiz e beg ar guez.

— Hor c'habiten, kleo, a zo e ti Bielon oc'h efa guin tomm, hanter anezhan guin-ardant, ha ne oar ket peger ien eo an avel.

— Ho, hag her gouesfe, daoust ha tenerraat a rafe he galoun? Selaou, diskennomp ac'halenn, d-eomp d'an traon d'ar goudor; an avel a zo put e bek tour Berven.

— Mont d'an traon? Te a lavar avoualac'h. Gouzout a rez euz lavaret d'eomp furcha mad an tour, ha, mar d-eomp d'an traon dioc'htu, e vezo lavaret n'hor beuz ket great mad hor labour. Sell, aman euz eur bern kerdign, azezomp varnez-ho eur pennad, er goudor, ha goude-ze e tiskennimp.

Hag an daou zoudard da azeza var ar c'herdign m'edon-me kuzet a-zindan-ho.

Meur a veac'h lann hag a veac'h icot a zo bet var va c'hein, mez n'euz bet biskoaz ker pounner beac'h. Daou republikan azezet var Ian Pennors! Evelato n'em boa ket re a zrouk ouc'h an daou zen-man, rak komz mad o doa

great etrez-ho euz a Vreiz-Izel. Kaer a ioa, ne greden ket tenna va alan, rak, ouc'hpenn m'oa daou zoudard azezet varn-oun, e kleven c'hoaz re-all o krial er skalier, ha n'oan ket evit harpa ouc'h out-ho oll, hag an Aoutrou de Kerbalanek en doa c'hoant e viche staget ouc'h bek an tour ar riblennad lian-du. Oh ! ma c'houfac'h pegement a gounnar a ioa enn-oun-me ! Ha koulskoude e ranken moustra va c'haloun ha rei peoc'h gand aoun da veza klevet.

Edon o vont da bifiga, n'oan ket evit harpa ken, rak n'oan ket evit kaout va alan pa gleviz, eur serjant a gredan oa, o krial e genou ar skalier :

— Ac'hanta, hag unan-bennag oc'h euz kavet dre a-ze ?

Ker buan va daou zoudard a zavaz enn ho za ; unan a ieaz a gleiz hag eun all a zeou, prez varnez-ho, evel pa vichent bet o c'haloupat abaoue m'oant savet d'ar garidou.

— Nann, dre aman n'euz den ebed. Deuit da velet hag e velfot.

— Ne d'an ket da, re but eo an avel a-ze ; ho kredi a ran.

— Ia, c'houi lavar, put eo an avel. Skournet omp, ha koulskoude n'hor beuz great nemed reded, klask ha furcha dre oll abaoue m'omp savet aman.

— Deuit d'an traon. Enn iliz e rankimp loja fenoz, a lavar hor c'habiten. Eur guele kalet hor bezo eno var an douar, da viana goudorroc'h e vezo eno eged aman.

An daou zoudard a ziskennaz gand ho zerjant, ha me a zavaz a-zindan ar bern kerdign.

Itron-Varia Berven, eme-ve o vont var bennou va daoulin, me ho trugareka. Roit nerz d'ign c'hoaz da ober va c'hevridi, ha me a breno d'eoc'h eur piled koar a bevar droatad, kenta ma vezo gellet, e Breiz-Izel, devi eur c'houlaouen dirazoc'h.

Eat oa ar zoudarded kuit, diskennet oant enn iliz. Ho c'hlevet a rean c'hoaz evit guir, mez n'em boa ket a aoun e safehent ken d'ar garidou ; ridet avoualac'h oant bet enn dro genta gand ar riou. Pignat a c'hellen ive-ta dinec'h breman da vek an tour.

Ne ouen ket pell evit hen ober, rak ne ket diez. Staga a riz va riblennad lian du ouc'h bek ar groaz, ha nijal a reaz dioc'h-tu gand an avel. Vad a rea d'am c'haloun sonjal e viche guelet a-bell antronoz hag e virche ouc'h hon tud a gostez Menez-Are da goueza etre daouarn soudarded Canclaux.

Diskenn a riz d'ar garidou hep sonjal larkoc'h, mez en em

avet eno, ec'h en em lakiz adarre da skrabat va fenn. avet oan enn tour, edon ebarz ; mez penaoz mont kuit ? An iz a ioa leun a zoudarded... Ha koulskoude n'oan ket ken ebeut evit chom enn tour... Petra da ober ?

Edon o klask an tu da dec'het pa gouezaz va daoulagad ar ar bern kerdign oan bet kuzet a-zindan-ho.

— Kavet an dro, eme-ve, gand laouenedigez. Tec'het a ign c'hoaz, ha mont a rign da lavaret d'an Aoutrou de Keralanek en deuz great mad digas Ian Pennors da Verven da ber goap euz ar republikaned.

Ne ouzoc'h ket petra am boa sonjet ? Setu hen aman : Ar 'herdign-man, eme-ve, a zo bet evit seni ar c'hleier araok n'oant laeret gant ar Republik. N'em beuz nemed staga ouc'h ar garidou an hini a ioa stag ouc'h bazoulenn ar 'hloc'h da ober kloc'h-galf, hag ez ai betek an traon. N'em ezo nemed kregi enn-hi, mont a-ruz gant-hi, ha goustadik tiskennign er vered. Goude-ze me a dec'ho evel ma'z oun leuet, dre guz, a-rez an tiez hag ar c'hleuziou.

Ne ouen ket pell evit diroufenna va c'hordenn hag he starda stard ouc'h unan euz guerzidi mean ar garidou. P'am boue koulmet mad va c'hordenn ha great enn-hi eur c'houlm-par, lakiz va fuzil enn dro d'am diouskoaz, adren va c'hein. Araok mont er meaz euz an tour, e riz sin ar groaz oc'h en m erbedi adarre ouc'h an Itron-Varia hag ouc'h sant Ian, va faeroun. Goude-ze, leun a fizianz, e krogiz em c'hordenn, ha setu me o tiskenn d'an traon... Dont a rean goustadik, krog mad gand va daou zourn hag ar gordenn etre va divesker. An avel a c'houeze a dreuz-vor hag am c'hase hag am digase euz an hanter-noz d'ar c'hresteiz, hag euz ar c'hreisteiz d'an hanter-noz, en eur steki ac'hanoun en eur vont hag en eur zont ouc'h moger an tour. An dra-ze ne rea netra, tostaat a rean ouc'h an douar.

Enn eun taol-kount e santiz lost ar gordenn, a ioa eur c'houlm teo enn-han, o rikla a-biou va boutou hag o tont betek pennou va glin. Eat oa ar gordenn enn he hed, ha me sellet d'an douar. Siouaz ! edon c'hoaz da nebeuta pemzek pe ugent troatad ! Chom a riz eur pennad da sonjal ; eur goall lamm am boa da ober... Hag an avel a c'houeze atao, am c'hase hag am digase muioc'h breman eged araok, abalamour m'edon e lost ar gordenn. Taolet ha distaolet e vezen ouc'h an tour ; blounset ha bronduet e veze va c'horf ; ne rean ket a van. Ar zoudarded a ioa skournet bremaik er

garidou, ha me, an dour a zirede dioc'h va zal evel p
vichen bet o varrat. Nec'het braz oan.

N'oan ket evit chom pell er stad-se, rak guelet e c'helle
beza gand an hini a viche eat abiou, hag ouc'hpenn, skuiz
a rean ; maro oa dija va daouarn.

— Alo ! eme-ve, neun pe veuzi, unan a zaou ! Guerc'he
Vari, bezit truez ouzign !

Ha me leuskel ar gordenn ha koueza er vered, dirak ar
or-dal...

Marteze oan kouezet d'an douar var va c'hein, marteze
ive ar strons a ioa bet kaoz, evidom-me ne ouzoun ket ; a
pez a zo guir da viana eo ez eaz an tenn er meaz va fuzil, a
c'houzoc'h er-vad a ioa stag ouc'h va c'hein, enn dro d'an
diouskoaz. An tenn a grozaz dre bevar c'horn bourk Berve
hag a lakeaz enn eun taol var zao oll soudarded Canclaux
Kaout a rea d'ezho, me gred, edo erru varnez-ho kement
goaz a ioa e bro Leon. Ha n'oa nemed Ian Pennors epken e
lakaat kement-all a gemmesk.

Abafet e ouen eur pennadik gand va lamm, mez ne zaleiz
ket da zont enn-oun va-unan. Ar Verc'hez Vari, a gaf d'ign,
a sklerijennaz ac'hanoun. Araok m'oa digouezet soudard
ebed, edon o vont dreist ar skalier er meaz euz ar vered,
varzu Guitevede. Kerkent ha m'ouen deuet er meaz, e leac'h
kenderc'hel da vont var eeun varzu ar c'hresteiz, e troiz,
dioc'htu m'oan eat er meaz, a-hed moger ar vered, en eu
zoucha va fenn, varzu ar zao-heol. Lammet a riz er par
tosta ha chom a riz eno da guzet e-mesk eur vojenn dre
Ar zoudarded a gleven o vont d'ar red dre an hent bra
varzu Guitevede, en eur grial, oc'h en em c'hervel an e
egile hag en eur leusker tennou fuzil.

Ha me em c'huz a lavare :

— Glabousit atao, paotred ar Republik, ma ra vad d'h
kaloun ; devit poultr ar Republik muia ma c'helfot ; Ia
Pennors n'eman ket enn tu-ze.

Evelato, evel a dleit da zonjal, n'edon ket re em eaz. P
gavaz d'ign oa eat ar zoudarded eur pennad var hent Gu
tevede, e saviz euz va c'huz hag e lamchon enn hent bra
hag hen treuziz d'ar red evit mont, abiou penn ti Bielo
adreuz an douarou, varzu koajou Kermenguy, el leac'
m'edo an Aoutrou de Kerbalanek ha va c'hamaraded.

Treuzet em boa an hent braz, great em boa kant paz en
hent kar a zo e penn ti Bielon, dizammet oa dija va c'h

loun, p'en em gaviz penn-ouc'h-penn gand eur vandenn soudarded a deue euz n'oun dare peleac'h. Me gred e teuent da c'houzout petra a ioa a-nevez e Berven gand kement-all a dennou fuzil.

Enn dro-man n'oan ket evit tec'het. Mont araok pe chom a za, oan paket ; dont var va c'hiz, tec'het a zeou dre ar park e viche tennet varn-oun, hag a gleiz oa eur voger. E penn ar voger-ze e veliz eun draf hag a ioa digor. An draf-se a skoe var leur Bielon ; euz al leur ez ear er porz, n'oa ken digor ; mont a riz dre eno. Mez ar porz a zo eur porz cloz, ha n'oan evit mont er meaz anez-han nemed dre zor an ti a velen digor. Aman n'oa ket da varc'hata, klevet a rean tiridignat armou ar zoudarded a rede var va lerc'h ; mont a riz a benn-herr enn ti.

Evit kaout kement-all a brez, ne gollen ket va fenn. Gouzout a rean e tlie beza kals soudarded e ti Bielon, rak n'oant ket eat-oll d'am c'hlask-me var hent Guitevede ; kredi a rean ive, evel m'oa ien an amzer, e tlient beza o tomma ouc'h an tan, er penn huela. Abalamour da-ze e troiz krenn varzu ar penn-all, da lost an ti. Mez eno ne velen kuz ebed, ha koulskoude ar zoudarded a ioa var dreuzou an ti. Eun taol lagad a oue avoualac'h d'ign. Ha c'houi a zivino e peleac'h ez iz da guzet ? Er siminal, ia er siminal. Eur pod houarn braz, bet o tomma lichou da ober ar c'houez, marteze ive ar zoudarded o doa great ho zoubenn enn-han, a ioa var an aoled ; lammet a riz var he c'horre ha divar-n-han e c'helliz, en eur groazia va divreac'h, tizout daou gostez ar siminal. En em zibrada a riz a nerz va divreac'h, hag, en eur astenn va divesker a bep tu, e c'helliz sevel huel avoualac'h evit beza e kuz araok m'oa deuet ar zoudarded d'am c'hlask, rak bet oant da genta er penn huella, abalamour ma kave d'ezho e vichenn eat er penn-ze da c'houlen golo digant Bielon.

Setu me evel eun anduillen e siminal Bielon. Mez an anduill a vez stag, ha me ne rean nemed rikla a damm-a-damm, rak ginou ar siminal a zo ledannoc'h eged he vek. Epad ma kleven trouz ha krosmol dre an ti, ha ma kave d'ign n'oa den tost d'ar siminal, e lakiz va fuzil, a ioa atao ganen, evel a c'houzoc'h, eeun a-dreu a-hed livenn va c'hein. Er c'hiz-se oan deuet evel da veza teoc'h hag e c'hellen en em harpa dioc'h an daou du hep skuiza re na va divreac'h na va divesker. Chom a riz evelse sioul ha didrouz.

Ar zoudarded a iea hag a deue dre an ti ; pec'hi ha sakreal a reant ; kas ha digas a reant ar paour keaz Bielon, ne gouie ket edon enn he di, rak evel eur skeud oan pignet er siminal. Ne ket d'an traon, e lost an ti, el leac'h m'edon koulskoude, oa ar muia klask d'ign, er c'hamprou d'an neac'h, er zolieriou oa. E fesoun, oan savet e huelded ar zolier, rak klevet a rean anezho ker splamm evel pa vichen o kaozeal gant-ho ; hag evit guir, eun hanter-droatad moger epken, me er seminal hag int-hi er zolier, a ioa etrezomp. N'edo ket brao an traou ganen, ha koulskoude oa fouge enn-oun o lakaat kement a gounnar er republikaned.

Epad m'edont o tournial hag o krial divar benn Bielon, me a zave atao goustadik hag a damm-a-damm er siminal ; dre ar bek e ranken mont er meaz pe oa great ganen. Da genta va fuzil e doa great vad d'ign, abalamour m'oa re frank ar siminal ; breman e ra drouk abalamour m'eo re striz ; ne c'hellomp ket mont hon daou a du ha tu, va fuzil ha me. Petra da ober ? He distaga a riz dioc'h va diouskoaz evit he staga ouc'h va gouriz hag he lezer a-ispill. Er c'hiz-se, en eur zacha anezhi d'am heul, e c'helliz sevel betek an neac'h.

E c'helle beza var dro div heur-hanter, pe deir heur, pa c'helliz sevel va fenn er meaz euz ar siminal ; ien oa atao, evelato me a gave graz kaout eun tamm ear ; leun oa va fronellou a huzuill, hag an avel, evit-han da veza fresk, a rea vad d'ign.

Pa'm boa gellet sevel va diouskoaz er meaz, e chomchon eur pennad, brankodet enn daou du, evit en em ziskuiza. Selaou a rean ha me a glefche c'hoaz eun trouz-bennag ; sellet a rean a bep tu da velet hag eur zoudard-bennag a viche chomet da rodal enn dro d'an ti. Ne velen den, ne gleven netra. Neuze, goustadik, sioul ha didrouz, e saviz er meaz var bek ar siminal ; sacha a riz va fuzil ganen, diskenn a riz var livenn gein an ti. Eno e c'hourveziz eur pennadik-all evit selaou adarre ha sellet enn dro d'ign. Evel m'oa mud ar vro, e kargiz va fuzil, a ioa diskarg abaoue al lamm em boa great euz a vek va c'hordenn, ha goude-ze, a-hed an dalbenn, e tiskenniz betek penn ar c'hraou zaout a zo harp ouc'h an ti. Eul lamm a riz var ar c'hraou a zo e soul, ha d'ar red ez iz a-hed an doen hag e lammiz er park enn tu dianveaz d'ar porz kloz. Edon breman var ar meaz, hent em boa da reded ma vichet deuet var va lerc'h ; eun

tenn a ioa ive em fuzil evit diarbenn an nep en diviche bet re a c'hoant da dostaat ouzign. N'oa risk ebed ken evidoun...

Edo an deiz o vont da c'houlaoui ; araok m'oa re sklear, edon e koat Kermenguy o kounta d'an Aoutrou de Kerbalanek penaoz em boa great va zro.

Hag antronoz vintin pa safchont, soudarded Canclaux a velaz ar riblennad lian du o nijal gand an avel var bek tour Berven.

Ne gountan ket d'eoc'h ar meuleudiou a roaz d'ign an Aoutrou de Kerbalanek; ne dal ket ar boan. Ar pez am boa great a ioa, er guel a Zoue, evit paotred Breiz, va c'henvroidi, hag evit Breiz-Izel, va bro.

---

# TREDE PENNAD VARN-UGENT

## Taole. — Paolik ar Sann

Lavaret em beuz d'eoc'h, pa rankchomp tec'het e Kergidu, tud ar memez bro hag ar memez parrez en em vode, guella ma c'hellent, evit mont a-unan d'ar gear. Mad, euz a gostez Treger oa diou vandenn ha ne reant nemed evel unan. E penn ar genta edo an Aoutrou de Kerian, euz a vaner ar Mesgouez, ha gant-han paotred Plougasnou, he barrez ; re Sant-Ian-ar-Biz ha re Guimaec. E penn eben edo an Aoutrou de Kersauson, euz a vaner Trodibond, pemp troatad ha seiz meutad, bleo brun var he benn, hag, enn he dal, daoulagad c'hlaz hag a verve dirag soudarded Canclaux. Ganthan edo paotred Plouezoc'h, Lanmeur, Garlan ha Plouian. Mad, ar re-man a deuaz d'ar gear dre Vespaol, Penzez ha Taole. Mez guelet e ouent o vont kuit, ha Canclaux, breman dibrez, a gasaz eur guchenn soudarded var ho lerc'h. Mez pe re zivezad oant eat enn hent pe gollet o doa an trez, da viana ne ouent ket paket.

An dra-ze ne rea ket kals a jal d'ar zoudarded, rak, ma o diviche ho faket, o diviche ranket en em emganna adarre. hag ar zoudarded ne vezent ket o klask an tennou fuzil. Krenvoc'h oant var an dibri hag an efa, eget n'oant var an emgann. Abalamour da-ze, p'en em gafchont, etre c'houeac'h ha seiz heur, e bourk Taole, e chomchont a-za. — Taole a zo eur bourk braz; eno ive-ta e kafchont peadra da gorfata. Mont a rechont enn tiez guella, digas a rechont gant-ho ar pez a blije ar muia d'ezho, ha lakaat a rechont aoza d'ezho, e ti Laou ar Floc'h, a zalc'he an hostaleuri vraz, eur goan euz ar re vella gand banneou a forz.

Tommet oa d'ezho; evelkent o doue skiant avoalac'h evit lakaat pevar zoudard enn dro d'an ti m'edont enn-han, evit evesaat hag ho diouall, rag aoun o doa na viche en em zavet ar bourkiz enn ho enep. Mez den na finvaz, an oll a ioa mantret; brud emgann Kergidu en doa sebezet ar vro. Ober a rejont ive-ta peb a gofad mad. Pa veze re dommet d'ezho, ez eant da ober eur c'housk da uza ho banne, ha goude-ze e teuent adarre da efa. Er c'hiz-se e veze atao tomm ar fourn gant-ho hag e choment hantez-vezo.

P'edont dioc'h ar mintin oc'h en em lakaat e doare da vont kuit, e oue klevet enn eul taol eur iouc'hadenn skiltruz e lost an ti. Kerkent pep hini a grogaz enn he fuzil hag a ieaz da c'houzout petra ioa a nevez. Ha petra velchont? Eur zoudard torret he fri, leun a c'hoad he benn.

— Aman ez euz trubarderez, eme ar c'habiten; aman em eur oc'h esa laza, e kuz, soudarded ar Republik. Deuz aman, Laou ar Floc'h, te a zo penn kaoz a gement-man; da groc'henn a baeo.

— Penaoz e vefen-me kaoz, eme Laou? Me a ioa er penn-all o tiskarga d'eoc'h da efa!

— Ma ne ket te eo, ec'h euz da viana kuzet tud a-ze da ober an taol.

— Emaoc'h e tu da velet. Klaskit hag e kafot, me gred, an hini en deuz skoet gand ho soudard.

— Guir a leverez. Soudarded, furchit an ti, ha furchit-hen mad.

Ker buan ar zoudarded en em lakeaz da glask.

Ne oue ket pell an abadenn. Unan anez-ho a griaz:

— Ema-hen aman! ema-hen aman!

Hag an oll, ho bayounettez e bek ho fuzil, araok varzu al leac'h ma krie ar zoudard. Heman a ioa krog e breac'h eur

baotrezik a zek vloaz hanter, Glaodina ar Faou, a ioa plac'h-saout gant Laou ar Floc'h.

Pa oue tennet ar baotrezik euz a-zindan ar guele, el leac'h m'oa kuzet, e chomaz ar zoudarded souezet da zellet an eil ouc'h egile.

— Daoust, emezho, hag eur plac'hik ker iaouank a c'helfe beza roet eun taol ker stard ?

— Ma ne deuz ket skoet he-unan, e lavaro d'eomp da viana, eme ar c'habiten, piou en deuz skoet.

Hag e oue Klaodina sachet d'ar penn huela euz an ti ha lakeat e kreiz ar zoudarded.

— Lavar d'eomp, plac'h bian, eme ar c'habiten, piou en deuz skoet gand va zoudard hag her lakeet leun-c'hoad ?

Klaodina ne lavare ger; ne rea nemed krena.

— Klevet a rez ac'hanoun, eme ar c'habiten en eur zevel he vouez hag en eur heja Klaodina ?

— Ia, eme houman, m'her lavaro d'eoc'h.

— Lavar-ta, dioc'h-tu.

— Ho soudard a ioa azezet var ar skaon. Mezo oa, a gaf d'ign; c'hoant kousket en doa da viana, ha, dre he gousk, e plege hag e save he benn; ec'h horjelle a gleiz hag a zeou, evel ma ra an dud a gousk var eur skaon dizharp a bep tu. Mad, epad m'edo, er c'hiz-se oc'h horjella he benn, ar maout koz, deuet euz he graou, o poa lezet digor, en em gavaz enn ti. Dont a reaz betek ar zoudard, hag, oc'h her guelet er c'hiz-se o sevel hag o plega he benn, e kavaz d'ezhan edo oc'h ober penn d'ezhan. Ar maout a reaz daou pe dri baz adren hag a deuaz a benn-herr var ar zoudard p'edo o plega he benn, hag a roaz d'ezhan eun taol tourt ken krenn, ma torraz he fri d'ezhan ha m'hen diskaraz d'an douar. Pa vezen-me o tioual va zaout, me, evit tremen an amzer hag evit c'hoari, a lakea va dourn er c'hiz-se d'ar maout hag em boa her boazet da dourtal evelse. Ar maout a gave d'ezhan, me gred, edo ive ar zoudard o c'hoari gant-han, hag abalamour da-ze en deuz roet d'ezhan eun taol tourt hag her lakeat leun c'hoad.

O klevet-se, e savaz c'hoarz e touez ar zoudarded-all ; ar c'habiten he-unan a rankaz trei he gein da c'hoarzin. Ne c'helle, e guirionez, tamall fri torret ar zoudard nemed d'ezhan he-unan, ha d'ar maout, ha n'oa ket evit barn ar maout d'ar maro dindan boan da veza goapeat gand an oll, rak re zot e viche bet. Abalamour da-ze, gand aoun na viche

savet ar c'hoarz d'an oll e bourk Taole, e roaz urz d'an oll d'en em lakaat enn hent evit distrei da Gastel.

Etre Taole ha Penzez, n'euz ket ouc'hpenn eun hanter-heur vale; evelato an tamm hent-se en doa adarre roet sec'hed d'ar zoudarded. Mont a rechont da di Vari Pichon, an hostaleuri vraz a zo e kichen ar pount, hag e leverchont digas d'ezho da efa. Sentet e oue out-ho, rak aoun a ioa n'en em gafche goaz. Eno ne rechont droug ebed; goude beza efet hervez ho faltazi, ec'h en em lakechont adarre enn ho hent en eur gana, en eur iouc'hal hag en eur zakreal evel p'o diviche c'hoant da ober goap euz an Aoutrou Doue, evel ma reant euz an dud paour divar ar meaz, a grene diraz-ho. Breman int rok, n'o deuz ket a aoun, guelet a reont peger soubl ha pegen aounik eo an dud.

Var dro dek heur hanter edont o tiskenn da Bount-Eoun; choum a rejont eur pennad a-za araok diskenn, evit kana ha iouc'hal-oll a-bez ; rag banneou a ioa bet, an tan a ioa er c'houzouk, ar goad a ioa savet d'ar penn, izom a ioa da vragal. Eno e oue eur jabadao ker goaz ma n'o deuz bis-koaz paotred ar zabat great kement-all. Traonien Pont-Eoun a groze hag a dregerne gant-ho betek an aod.

Aman e rankan anzao ouzoc'h eun dra hag en deuz great kals a boan d'an oll dud a galoun e Breiz ; n'her lavaran nemed en eur ruzia gand ar vez.

En em gavet euz bet var douar Breiz, bro an dud leal koulskoude, eun den hag en deuz guerzet he genvroidi. Judaz, an trubard braz, enn amzer goz, a verzaz he Zoue ; heman n'oa ket evit hen ober, rak pell a ioa oa marvet Jesus-Christ evidomp var ar groaz, mez guerzet en deuz goad tud vad, tud hag a heulie lezen Doue. N'em beuz bet biskoaz c'hoant da c'houzout he hano ; eman breman dirag Doue he varner ; pouezet eo bet d'ezhan he oberou... Ra vezo bet Doue madelezuz enn he genver, evit-han da veza great droug, ha droug braz var an douar. Chanz d'ezhan da gaout he lod e Baradoz an Aoutrou Doue.

Kereour-ler oa dre vicher, pa laboure ; mez ne laboure ket aliez ; al labour hag hen n'oant ket hostizien gaer. Va c'here a gave guelloc'h choum didalvez eget labourat ; guel-loc'h e kave darempredi an tavarniou eged Iliz an Aoutrou Doue ; muioc'h a blijadur a gave o lavaret hag o kana traou udur gand koz-kanfarted, eged o klevet meuleudiou an Aoutrou Doue ha prezegennou he bersoun.

Meur a veach, an Aoutrou Gall, persoun Plouenan, he barrez, en doa her gourdrouzet. Meur a veach oa bet enn he di oc'h her c'hlask da vont, evel pep kristen mad, da gofez ha da ober he bask ; mez enn aner e komze ; ar c'here ne rea van, kenderc'hel a rea he vuez fall ha diréiz. Aliez, pa viche eat an Aoutrou persoun er meaz euz he di, e veze klevet o lavaret, en eur zellet a gorn var he lerc'h, hag en eur ober dourn d'ezhan :

— Kea atao, persoun Gall, m'hen talvezo d'id... Paea a ri di-me, mar gellan, da zorc'hennou... Hag e vousc'hoarze evel ma tle mousc'hoarzin an diaoul pa vez oc'h huala unan-bennag er pec'hed, hag ouc'h hen horta var hent an ifern.

Pa glevaz ar c'hereour traonien Pont-Eoun o tregerni gand iouc'hadennou ar zoudarded, e teuaz enn eul lamm er meaz euz he di. Klevet en doa abred oamp-ni bet flemmet e Kergidu, hag hor boa ranket kemeret an teac'h. Dre-ze e gouie edo ar zoudarded-se o redet bro hag oc'h ober klask var an dud vad. Eul luc'heden a fallagriez euzuz a ieaz dre he benn, he zaoulagad a lugernaz :

— D'am zro, emez-han ! Hag he galoun a dride enn he greiz. — D'am zro, Aoutrou persoun Gall ! Abarz ma vezo noz eberr, me gred o pezo pact di-me ho tle. Enn dro-man e vezo di-me da brezek !...

P'edo ar zoudarded oc'h erruout e kichen he di, ar c'here a ieaz e kreiz an hent ; hag hen komz ouc'h ar c'habiten a ioa e penn ar vandenn :

— Ac'hanta, paotred ar Republik, goall gempennet o poa, enn dervez-all, koueriaded Breiz-Izel, diouc'h am beuz klevet ?

— Daoust hag an dra-ze a zell ouz-it-te ?

— Ia, rak evidoun da veza o choum aman, va c'haloun a ia d'hoc'h heul. Va brasa levenez eo klevet oc'h euz kaset d'ar bed-all unan-bennag euz ar pilpouzed panen-ze ne reont nemed tregasi hag inoui, pa ne reont goaz, ar re n'int ket sot avoualac'h evit kredi ho oll zotoniou, ha ne fell ket d'ezho mont da gounta, er gonfesion, ho oll doareou.

— Ha perak e teuez da gomz di-me er c'hiz-se ?

— Abalamour m'emaoun a-du ganeoc'h ; abalamour ne garan nag ar veleien, nag ho Doue ; hag herrio e c'hellan hen diskouez d'eoc'h, da viana ma klaskit beleien.

— Ha piou a c'hell toui di-me n'emaout ket o lavaret

gevier, oc'h esa ober goap ac'hanomp ? Ni a zo bet tizet c'hoaz gant gaouiaded eveldoud, mez ne vizimp ken.

— Sellit eeun ha piz ouzign, ha guelit ha c'houez ar gevier a zo ganen ?

An arvest ne oue ket hirr ! eun taol lagad a zizoloaz d'ar c'habiten goeled kaloun ar c'here. Anaout a reaz oa dirazhan eun den, hag, evit arc'hant pe eur banne, en diviche krouget he Zoue, guerzet he dad hag he vamm. Eun den er c'hiz-se a ioa eur benvek ha n'oa ket evit paea re ger. Evelato mar gellche er c'haout evit netra, e vicbe guelloc'h marc'had d'ezhan. Abalamour da-ze e lavaraz d'ezhan, evel dre fae :

— Mad, petra ec'h euz da lavaret d'eomp ?

— Kals traou, e berr gomzou, kabiten.

— Na petra ? Hast a-fo, rak ni n'hor beuz ket a amzer.

— Eur vandenn vad a dud oc'h a-ze; armet kloz oc'h ive, mez oc'h ober petra euz bet kement-all a dud ? Ne velan den ganeoc'h.

Hag ar c'here a c'hoarze iud en eur zellet ouc'h ar c'habiten. Me gaf d'ign en doa divinet finesa ar c'habiten. Ar re fall ne sonjont nemed fall ; n'int ket evit kaout fizianz an eil enn egile.

— Bete vreman n'euz ket, evit guir ; mez araok en em gaout e Kastel e kavimp.

— E kavoc'h ? Ia, mar d-int sot avoualac'h evit dont, evel eur penn-goazi mezo, d'en em deuler enn ho touez. Na d-it ket da gredi e ve tud ar vro-man ken diskiant-se. Me a c'hell ober vad d'eoc'h, me a c'hell lavaret d'eoc'h e peleac'h ez euz tri belek penn fall ha dizent ouc'h al lezen.

— Ne c'houlennomp ket guell, eme ar c'habiten, fouge enn-han o klevet kement-all. Rak, evit-han da veza great mad he zever o veva hag oc'h efa divar goust he nesa, ep paea guennek, e kave d'ezhan e viche deuet guelloc'h d'he jeneral Canclaux, hag e safche buanoc'h e karg, mar gellche kas d'ezhan eur belek-bennag hag a viche tamallet, e guir pe e gaou, an dra-ze ne rea netra, da lakaat ar goueriaded d'en em zevel a enep ar Republik.

— Mad, pegement a rofot d'ign ? Red eo da bep den beva diouc'h he vicher, hen hag he vugale.

— Ha pegement a c'houlennez, kere, evit lavaret d'eomp e peleac'h eman ar velcien-ze, hag evit hor c'has betek an ti m'emaint enn-han ? Rak dalc'h sonj mad e ranki dont da-

unan ganeomp ; ha ma leverez gevier, heman, ar c'hlezeman, da zivouzello, rak, kleo mad, ne reer ket enn aner goap a dud eveldomp-ni.

— N'am beuz ket a aoun rak ho kleze, kabiten, rak ne lavaran ket a c'hevier.

— Mad, lavar d'ign neuze pegement a c'houlennez.

— Deuit aman enn ti, hon daou ni en em glevo.

Ar marc'had ne oue ket pell evit beza great ; eno oa paotred dijipot. Unan en doa c'hoant da verza dre zroug ouc'h ar veleien, egile en doa c'hoant da brena dre zroug ouc'h Doue ive, me gred, da viana evit huellaat e karg ; unan en doa c'hoant da gaout arc'hant, egile ne rea ket a forz pegement paea, rak ar Republik eo a bae.

— Great ar stal, eme ar c'habiten en eur zont da gaout he zoudarded. D'eomp da efa bep a vanne c'hoaz enn hostaleuri a zo a-hount, ha deuz ive ganeomp, kere, rak red eo kaout nerz ha kaloun araok ober eun taol evel he-man.

Goude eur banne e oue eur banne-all c'hoaz, ha, goudeze, meur a hini-all. Pa deuchont er meaz oa anat avoualac'h ho banneou varnez-ho. Lagad ar c'here a steredenne enn he benn, evel eur c'hef-tan enn aoled e kreiz an noz.

— Breman, kere, eme ar c'habiten, e pe du e tleomp trei, ha bale enn hor raok.

— N'euz ket a-bell da vont, eme ar c'here. Guelet a rit a-ze, azioc'h ho penn, eun ti toenn-sklent, eur prenestr braz enn he bignoun ?

— Ia. Petra ! ken tost-se ?

— Ia, ken tost-se. Enn ti-ze, hanvet Penn-an-Neac'h, ez euz tri belek, pe, pa lavarign mad, daou velek hag eul lastez-belek, rak unan anezho ne ket belek c'hoaz, ne d'eo nemed ar pez a leveront, avieler anez-han. Bemdez e vezont dre a-ze, hag, er mintin-man, me va-unan am beuz ho guelet.

— Hag euz a be vro eo ar veleien-ze ?

— Unan anez-ho a zo hanvet an Aoutrou Gall, persoun ar barrez-man, persoun Plouenan. Egile eo an Aoutrou Coarigou, persoun kouent an *Ursulinezed*, e Kastel, persoun an feneantezed-se hoc'h euz kaset kuit evit kemeret ho zi evidoc'h, ha mad hoc'h euz great. Egile-all, an hini-all, an hini iaouank, al lastez-belek, eo an Aoutrou Go, ginidik ive euz ar vro-man.

— Ah ! guell a-ze ! Ar jeneral Canclaux a vezo fouge enn-

han, rak da veleien ar vro-man e tamall stourmadek an dud iaouank a dlie tenna d'ar zort, penn-kaoz euz a emgann Kergidu hag euz a varo kals ac'hanomp-ni. D'eomp enn hent, hag a-fo !

— Ker buan ha ma kerfot, eme ar c'here.

Hag ar c'here trubard a valee, skanv he droad ha sounn he benn, araok ar zoudarded, evel ma'z ea guech-all Judas araok ar juzevien p'edont o vont da gregi e Jesus, hor Zalver.

— D'eomp dre aman, dre an tu deou, eme ar c'here, a-dreuz dre ar c'hoat, evit miret na vezimp guelet, rak an disterra diskred a lakaio ar veleien daonet-se da dec'het kuit. Kredit ac'hanoun, ar re-ze a zo tano ho skouarn, ha c'houi hoc'h euz great kement a drouz en eur ziskenn da Bount-Eoun.

Oant en em gavet dem-dost da Benn-an-Neac'h, pa glefcheur eur zoudard o krial, a bouez he benn, var ar c'hleuz :

— Holla! holla ! kabiten, me am beuz guelet unan-bennag o vont d'ar red ha dre guz a-hount, er c'horn-all, er meaz euz ar goarem-man. Hennez a dle beza unan euz ar veleien a glaskomp.

— Kea ive-ta buan var he lerc'h, kas gan-ez pemp pe c'houeac'h-all.

Evel chas chase pa zantont tres ar c'had, ar zoudarded a redaz buan er goarem, a c'haloupaz d'ar red d'ar penn-all, a lammaz a lamm-ploum var ar c'hleuz... Sellet a rejont a gleiz hag a zeou, a bell hag a dost ; furcha a rejont ar girzier lann a dro-var-dro, mez ne gafchont netra.

Dont a rejont var ho c'hiz da gaout ho c'habiten a ioa ouc'h ho gortoz.

— N'hoc'h euz kavet eta netra ?

— Nann, kabiten. Kouskoude hor beuz klasket mad.

— Marteze ive n'euz eat den dre a-ze.

— Eo, beza zur euz eat unan-bennag, dre ar c'horn-z-hont, er meaz euz al lannek-man.

— Mar d'eo guir, eo eaz avoualac'h d'eomp her gouzout, rak aman euz eur paotrik bian o tiouall he zaout hag her lavaro d'eomp. — Kere, deuz aman d'am c'haout. Goulen digant hennez, ar c'hrouadur-ze, piou eo an hini a zo eat bremaik, d'ar red, dre al lannek-man.

— Allaz! kabiten, aoun am beuz n'her c'hlefomp ket gant-han.

— Na perak ? Eur c'hraouadur ker iaouank ne c'hell ket diskredi var-n-omp, ha ne lavaro ket a c'hevier.

— Ma ne lavar ket a c'hevier, ne lavaro ket kennebeut ar virionez ; me hen anavez, hen hag he dud. Hennez a zo map da Lauranz ar Sann, euz a Lopreden ; hag an tiad tud-se a zo stak kenan ouc'h fals-kredennou ar veleien. Ken-toc'h è lezint ac'hanoc'h da lakaat an tan-goall varn-ho, enn ho zi, eget diskleria eur belek epken.

— Ia, ar re goz, marteze ; mez he-man n'en deuz ket a skiant avoualac'h evit anaout ar pez hor beuz c'hoant da c'houzout.

— A gaf d'eoc'h, kabiten ; bremaik e velfot. Me a ia da c'houlen digant-han.

Ar c'here a dosteaz ouc'h ar c'hrouadur, a ioa dinec'h o vranskellat var an draf, eur fouet blansounet-kroaz gant-han enn dro d'he c'houzouk, hag hen touchennet-hir, evel ma tere ouc'h pep paotr saout a ra mad he vicher.

— Paolik, lavar di-me piou a zo eat bremaik, d'ar red, aman dre al lannek, hag a zo lammet er meaz dreist ar c'hleuz er penn-all a-hount.

— Ne oufen ket her lavaret d'eoc'h. N'am beuz ket a amzer da zellet enn dro d'ign. Poan avoualac'h am beuz gand va zaout, rak a-ze, sellit, eman ar vioc'h vriz hag a zo laer evel an dour. Ouc'hpenn-ze, kas a ra d'he heul va ounner Min-du, hag e tesk anezhi da veza ker goaz hag hi. Sellit, ha n'he guelit ket, dioc'htu ma vez tro va fenn, o sevel var gleuz koat tud an ti-all ?... Dont a ri enn dro du-man, Min-du !

Ha Paolik a sklake he fouet da ober aoun d'he ounner.

— Ac'hanta, kabiten, n'am boa ket lavaret d'eoc'h ? Me gouie ervad n'ho piche klevet netra gand he-man. Ar re-ze, tud ar Sann, a veze atao gueach-all er memez tu gand ar veleien, ne heulient, e pep tra, nemed aviz hag ali ar veleien ; touellet oant gant-ho. Hag he-man, ar mec'hiok bian-man, en deuz great he bask kenta, dre guz, breman euz eun teir zizun bennag, hag a zo fourret eb arvar, forz diotachou d'ezhan enn he benn.

— Koulskoude n'en deuz ket an ear da gaout ouc'hpenn unnek vloaz.

— A veac'h m'en deuz an oad-se.

— Ha ne fell ket d'ezhan lavaret netra ?

— Nann, her guelet a rit.

— Gortoz, kere ; bremaik e veli, rak n'em beuz ket amzer da goll.

Hag ar c'habiten da gaout Paolik.

— Penaoz, marmouz, emez-han, en eur daoler he graban var he benn hag en eur gregi enn he vleo, ne lavari ket dime piou a zo eat dre aman, p'edomp-ni o tont dreist ar c'hleuz ?

— Lavaret em beuz da gere Pount-Eoun em boa avoualac'h da ober oc'h evesaat va zaout.

— C'hoant ec'h euz, tamm kos-tra, da ober goap ac'hanomp-ni, a velan ; mez an dra-man ne bado ket pell. Lavaret a ri, ia pe nann, piou a zo eat dre aman ?

— Va zad en deuz digaset ac'hanoun aman da ziouall va zaout, ha ne ket da zellet ouc'h an dud eo.

— Eur veach c'hoaz, lavaret a ri, tamm-ar-foultr, eme ar c'habiten, en eur zacha var bleo ar c'hraouadur ken na vezent guelet o nijal gand an avel, lavaret a ri ?

— Ne lavarign ket, gronz.

— Ha ne lavari ket ?

— Nann, nann ! biken.

— Mad, did ar goasa. — Soudarded, buan var evez. Kargit ho fuziliou ; daou ac'hanoc'h, staga heman a-ze ouc'h an draf, ha, daou-all, daou denn fuzil d'ezhan enn he benn, evit diskouez ne rear ket a c'hoab er c'hiz-se euz a zoudarded ar Republik.

Ker buan lavaret, ker buan great. Krapet e oue er paour keaz Paol ; staget e oue ouc'h an draf ; daou zoudard a deuaz dek paz var ho c'hiz, edont o viza ar biz var bluen ar fuzil...

Paolik a gollaz eun tamm he liou ; dont a reaz da veza drouk-livet... Evelato, den ne lavarche enn diviche aoun... Ober a ra sin ar groaz en eur zevel he zaoulagad varzu an env, hag e chom sounn enn he za, sounn evel eur peul, dinec'h evel eur zant : Doue, me gred, a roe nerz d'ezhan... Eur vinutenn c'hoaz hag oa great gant-han, pa lavaraz ar c'habiten :

— Choumit a-za, soudarded. Me gaf d'ign e reomp fall o tenna var ar marmouz-man, rak an tennou a vezo klevet, hag ar veleien a gemero an teac'h. Ne ket guir, kere ?

Guir eo, eme ar c'here. Kouskoude he-man, an tamm mec'hiok-fall-man, a ra goap ac'hanomp.

Daoust hag ioul an diaoul a ioa e kaloun ar c'here.

— Kemer da amzer, ne gollo netra. Ouc'hpenn an dra-ze c'hoaz, ne dal ket ar boan d'eomp devi poultr ar Republik var gos-tammou traou evel heman. Distagit-hen, soudarded, ha digasit anez-han aman. Me a ia da ober berroc'h tro, ha kalz didrousoc'h ; me a ia d'her c'hrouga, hag, epad ma vezo a ispill, en devezo amzer da c'houzout ne rear ket enn aner goap euz a eur c'habiten republikan.

Ker buan e oue distaget ar paour keaz Paolik ha stlejet da gichen eur vezen fao goz a ioa var an hent, er meaz euz al lannek. Ne oue ket pell oc'h ober eur c'houlm lagaden er gordenn, hag ouc'h he lakaat enn dro da c'houzouk ar c'hraouadur.

— Eur veach c'hoaz, laouen-dar, eme ar c'habiten, lavaret a ri d'eomp-ni piou ac'h euz guelet bremaik o kemeret an teac'h ?

— Nann, nann, eme Baol.

— Buan, buan, eur zoudard er vezen da staga ar gordenn ma vezo krouget an houc'h bian-man. Alese e c'hello branskellat guelloc'h eget ne rea bremaik var he zraf.

Ar vezen ne d-oa ket a skourrou izel. Kaer o d-oa ar zoudarded en em skoazia, en em lakaat daou, tri, bern-varvern, n'oant ket c'hoaz huel avoualac'h evit tizout ar skour izella da staga ar gordenn da grouga Paolilk ar Sann. Ar c'habiten a skoe, dre gounnar, gand seul he votez var an douar, a en em jale hag a bec'he... Paol avad, ar gordenn enn-dro d'he c'houzouk, a ioa didrouz ha sioul evel eun oan o vont gant ar c'higer. Enn he galoun e pede Doue.

— Hastit a-fo, eme ar c'here, koll a reomp hon amzer; trouz a reomp ive ha n'emaomp ket ouc'hpenn tri c'hant paz ken dioc'h Penn-an-Neac'h. Mar bezomp klevet e kavimp ti goullo.

Ar c'here en d-oa mall da velet krouga Paolik ar Sann.

— Guir a lavar ar c'here, eme ar c'habiten, en eur bec'hi goasoc'h-goaz hag en eur skei muioc'h-mui taoliou boutou var an douar.

N'en d-oa ket a c'hoant da denna, ar c'habiten digaloun, gant aoun rak an trouz ; n'oa ket evit krouga, rak ne gave ket a spek d'he gordenn, hag, evelato, n'oa ket evit choum hep lakaat d'ar maro eur c'hrouadur unnek vloaz, rak he zoudarded o deviche great goab anezhan. Petra eta da ober ?... Sellet a ra enn dro d'ezhan evit klask eur vezen-all easoc'h sevel out-hi... Ne vel hini... Enn eun taol e

kouez he zaoulagad var eur poull-dour great, gand tud ar Venek, a Lopreden, evit destum an dour glao a zired euz an neac'h, hag a lakeont da zoura ar foenneier ho deuz great ouc'h an dorgenn. Gouzout a rit edot, er mare-ze, e kreiz miz meurz; ar goan a ioa rust, ien oa an amzer, ar poull a ioa skournet.

— Kavet eo ganen ar pez a glasken, eme adarre ar c'habiten; deuit aman, soudarded, ha lezit ar vezen.

Hag en eur astenn he gleze a ioa enn he zourn varzu ar poull-dour :

— Buan, unan ac'hanoc'h, da derri ar skourn a-hount, e kreiz ar poull, ma taolimp an houc'h bian-man ebarz. Eno e kavo, kement ha ma karo, guelien ien da efa evit distana he benn.

Ar zoudard ne oue ket pell evit ober he gevridi.

Great an toull...

Daou zoudard a grogaz er paour keaz Paolik. Enebi a reaz out-ho, fringal a rea... Ar vuez a zo c'houek d'an oll!... Mez petra eo eur bugel etre daouarn daou zoudard, daou zen enn oad ? Douget e oue...

Eat oant, ho zri, Paolik hag an daou zoudard, tri pe bevar baz var ar skournenn; edont e kichen an toull... Mez ar skournenn, kalet avoualac'h evit dougenn eur zoudard epken, ne c'hellaz ket dougenn tri. Sklakal, faouti, terri a reaz... Hag enn eun taol, tri ene a ieaz dirak Doue, daou vuntrer hag eur merzer... Eun eal... Doue ra gresko he levenez er Baradoz !

Ar c'habiten hag he zoudarded a joumaz sebezet da zellet, hep lavaret ger, an eil ouc'h egile. Daoust hag en em lakaat a rechont da denna ho daou genvreur er meaz euz ar poull-dour ? Nann. En em lakeat o diviche e tal da goll ive ho buez, rak ar skournenn a c'helle terri gant-ho kerkoulz ha m'oa torret gant an daou-all, ha tud difeiz, er c'hiz-se, n'en em lakeont ket var var da goll ho buez evit savetei ho nesa. Choum a rejont eur pennad da zellet ouc'h an toull m'oa kouezet enn-han Paolik hag an daou zoudard, da c'houzout ha dont a rache unan-bennag anezho var gorre an dour. Mez eat oant a-zindan ar skournenn, e fesoun, rak hini anezho ne deuaz er meaz.

C'houi a gaf d'eoc'h oa bet nec'het ar c'habiten o velet maro an daou zoudard-se ? Tamm ebed. Trei a reaz ouc'h he zoudarded-all, en eur lavaret d'ezho :

— Daou zen muioc'h da lakaat var gount tud ar vro-man, rak ma karche hennez, an houc'h bian penn-kalet-se, beza lavaret d'eomp ar pez a c'houlennemp digant-han, ne viche ket c'hoarvezet kement-man. — Breman, d-eomp d'hor labour, ar Republik hor galv ; buan enn hent. Aman, enn ti-man, ez euz tri belek hag a c'helfe kemeret an teac'h ma taleomp ken. Ar re-ze a baeo evit hor breudeur a lezomp er poull dour-man. — Hag hi enn ho hent.

---

# PEVARE PENNAD VARN-UGENT

---

**Penn-an-Neac'h, e Plouenan. — An Aoutrou Gall. — An Aoutrou Coarigou**

Ar c'habiten hag he zoudarded ne zalejont ket d'en em gaout dirak dor borz Penn-an-Neac'h, rak, evel ma'm beuz her lavaret d'eoc'h, n'edont ket ouc'hpenn tri c'hant paz dioc'h an ti.

Ar c'habiten a c'hourc'hemennaz d'he zoudarded en em ranna a vandennou a c'houeac'h, evit kelc'ha an ti tro-var-dro. Hen a zalc'he ugent gant-han evit mont ebarz.

Digeri a reaz an or, treuzi a reaz ar porz, mont a reaz betek dor an ti ; serret oa. Trouz ha kabal a gleve enn diabarz ; e fesoun oa bet guelet o tont.

— Digeri, emez-han a vouez huel ha rok, ha digeri buan, pe ni a zivarc'ho, pe ni a dorro an or var-n-oc'h.

An or a oue digoret, ha kenta velaz ar zoudarded, oue an Aoutrou Gall, persoun Plouenan, enn he za sounn diraz-ho, an ear dinec'h ha dispount d'ezhan.

— Deuit ebarz enn ti, emez-han ; n'ho pezet ket aoun. Me a oar petra glaskit ; beleien ha ne fell ket d'ezho senti ouc'h ho lezennou diroll ha difeiz. Mad, aman e kafot daou velek ha ne blegint biken. Me, an Aoutrou Gall, guir bersoun

Plouenan, hag an Aoutrou Coarigou, belek koz leanezed kouent Santez-Ursula, e Kastel. A galoun vad, evit difenn hor feiz koz, hor beuz kinniget hor buez da Zoue abaoue m'eo deuet an dispac'h vraz-man. Setu ni aman, dare da vont d'hoc'h heul. Deuit heb aoun enn ti, ne harzimp ket, ne dec'himp ket kennebeut. Mez, mar d'eo ni a glaskit, na rit drouk ebed ha hini euz a dud an ti-man.

Belek Doue, ha ne gomze ket evel he vestr Jesus pa oue gueachall guerzed gand Judaz?

Eb lavaret ger, ar zoudarded hag ho c'habiten a lammaz enn ti a-daol, a grogaz enn daou velek hag a stagaz ho daouarn d'ezho adren ho c'hein.

Hag int-hi a ioa aounik, paotred ar Republik!

— Ne ket avoualac'h kement-man, eme ar c'habiten, pa vele n'oa ket an daou velek evit ober drouk ebed d'ezhan, c'hoaz a vank d'eomp.

— Pa'z eo guir eo ni a glaskit, eme an Aoutrou Gall, lezit e peoc'h tud an ti-man. Ni hon daou, an Aoutrou Coarigou ha me, a zo kaoz m'emaomp aman. Deuet omp enn ti-man da c'houlen eun tamm bara da derri hor naoun, hag an dud-man a zo bet madelezuz avoualac'h evit rei d'eomp. E peleac'h eman an drouk e kement-se? D'ar brasa torfetourien e vez roet ho boued, ha difennet e ve rei d'eomp-ni?

— Ne ket ouc'h tud an ti-man e sellan breman, eme ar c'habiten. Eun all henvel ouz-hoc'houi eo a glaskan. Ha n'oac'h ket tri aman, er mintin-man?

— Klaskit, eme an Aoutrou Coarigou, d'he dro. Aman n'euz breman nemed omp-ni hon daou, diou vaouez, pemp kraouadur hag eur mevel koz. Ar mevelien-all a zo eat da gerc'hat lann da bilat d'ar chatal.

— Me a ia da c'houzout. — Kere, deuz aman, er penn d'an neac'h euz an ti, ha lavar hag ar re-man eo ar re a gomzez anezho d'eomp.

Ar c'here a ioa choumet e kichen an or; n'en d-oa ket kredet sevel d'ar penn huella. Daoust hag eun tamm kaloun a zo c'hoaz enn he greiz? Daoust ha c'hoant en deuz da zont var he giz d'ar gear araok peur-achui he drubarderez? Nann, rak dioc'h-tu ma oue galvet, e teuaz araok, hag en eur zellet iud ouc'h an Aoutrou Gall:

— Me am boa lavaret, emez-han, hen talveschenn d'eoc'h d'am zro. Abarz ma teufot da glask ac'hanoun-me da ober va fask, e devezo, me gred, kanet ar goukouk.

— Lez da jaok, eme ar c'habiten, ha lavar d'eomp hag ar re-man eo ar re ac'h euz diskuliet d'eomp.

— Ia, ar re-man int, el leal.

— Tri a ioa, a lavarez ?

— Ia, an Aoutrou Go n'eman ket aman.

— Lavar d'eomp, *sitoian* belek, eme ar c'habiten d'an Aoutrou Gall, lavar d'eomp e peleac'h eman egile, pe, bremaik, me a lakaio an tan enn ti-man, ha, mar d-eman kuzet aman, e vezo rostet mesk-e-mesk gand al logod hag ar razed.

Guelit penaoz e komze ar seurt tud-se ouc'h eur belek!

An Aoutrou Gall en doue aoun, rak, her gouzout a rea, ar zitoianed ne varc'hateant ket kement-se evit lakaat an tan e tiez ar goueriaded. Abalamour da-ze e respountaz raktal :

— Me her lavaro d'eoc'h : Eun heur zo eo eat ac'halen da ober eur gevridi.

— Ah ! tonner ! eme ar c'habiten ; hennez a rank beza an hini hon deuz guelet du-hont er goaremm. Ma'm biche gouezet !... Mez lezit-hen, ne gollo netra evit gortoz, ni her c'havo abred pe zivezad.

Nann, an Aoutrou Go ne oue ket paket ; chom a c'hellaz a-zindan guz, ha, pa deuaz ar peoc'h, e oue beleget. Marvet eo persoun iliz kathedral Kastel. Lod ac'hanoc'h o deuz hen anavezet kerkouls ha me.

— Breman, perc'henn an ti-man, digasit d'eomp da zibri ha da efa, rak, abaoue Taole, n'hor beuz bet tamm na banne, abaoue Pont-Eoun. — C'houi, va zoudarded, kasit an daou velek-man a-ze, er gampr adren, ha stagit anezho mad ouc'h eur strapenn gren evit miret out-ho da gemeret an teac'h. Daou ac'hanoc'h a joumo d'ho diouall ; ni aman a ia da zibri ha da efa ; pa vezo leun hor c'hof, daou-all a ielo enn ho leac'h. Alo ! traou var an daol !

Aman e rankan lavaret d'eoc'h eur gomz-bennag divarbenn tud Penn-an-Neac'h.

Savet ez-iaouank e doujanz hag e karantez Doue, Per hag Anna ar Zant a gollaz abred ho zad hag ho mamm, sammet, ho daou, en eur ober eiz dervez, gand eur barrad klenved tomm. Per, he-unan, a joumaz klan, toc'hor zo-ken oa bet. Eur pennad araok mervel, tersienn ho mamm a gouezaz ; gervel a reaz he merc'h d'he c'haout : « Anna, emezhi, gou-
» zout a ran eo ho prasa c'hoant mont da leanez e kouent
» Kastel ; aotreet hor boa, ho tad ha me, e vichac'h eat
» goude an eost a zeu ; breman e rankan en em zislavaret.

» Anna, chomit gand ho preur, n'hen dilezit ket; n'en deuz
» tad ebed mui, abarz nemeur n'en devezo mamm ebed ken
» nebeut; lezet e viot evel daou vinor paour var an douar.
» C'houi eo ar gosa, evesait ho preur. Klevet a rear goal-
» vrud euz ar broiou-huel; tud fall a zo enn hon touez ha
» ne c'houlennont ket guell eget sacha ar iaouankiz d'ho
» heul. Evesait ive-ta ho preur, kelennit-hen e kenkaz ma
» teufe da fazia var he hent; skiant ha deskadurez avoua-
» lac'h hoc'h euz evit-se. Chomit gant-han. Na it d'ar gouent
» nemed a-benn eur blavez-bennag aman, goude m'ho pezo
» her griziennet stard er mad. Ober a refot ar pez a c'hou-
» lennan diganeoc'h, ha neket-ta, Anna? » — « Ia, va
» mamm, eme hou-man, en eur vouela. » — « Deuit da rei
» eur pok d'ign, va merc'h. Bennoz Doue ra gouezo var-n-
» hoc'h, va merc'h Anna! Poaniuz eo da eur vamm lezer
» var he lerc'h he bugale, evelato breman e c'hellan mer-
» vel e peoc'h... Klaskit d'ign va c'hroaz vinniget, evit ma
» vezo va zaol lagad kerkouls ha va huanad diveza evit
» Jesus va Zalver. »

Ar maro nè zaleaz ket da zont da ober he dro, ha setu daou vinor e Penn-an-Neac'h. — Anna e doa naontek vloaz, ha Per seitek-hanter. — Ne c'houfac'h gouzout ar c'haon e oue e Penn-an-Neac'h pa skoaz ar maro he daol? An amezeien zoken a gave truezuz braz guelet eun tiegez evel hini Penn-an-Neac'h o choum etre daouarn tud ker iaouank.

An *anterramant* a oue great antronoz e bered Plouenan. Rannet e viche bet ho kaloun m'ho piche klevet an hirvoud hag ar c'haon a oue eno! Ar barrez a-bez a ioa en em zestumet enn dro d'ar vinorez keaz, evit lavaret a-unan gant-hi eur beden var bez he mamm ha kemeret perz enn he glac'har. Per, siouaz! skoet gant ar c'hlenved, en doa ranket chom er gear var he vele. Ar barrez a ioa, enn he leac'h, enn dro d'he c'hoar.

Anna, gand he c'herent hag he amezeien, a zistroaz da Benn-an-Neac'h. Pebez taol enn he c'haloun kaout he zi goullo!... C'houi, hag am zelaou, ha kollet hoc'h euz unan-bennag euz ho tud-nez? Neuze e c'houzoc'h, guell eged na c'houfen hen diskleria d'eoc'h, ar pez a zamme hag a c'hla-c'hare kaloun ar vinorez-man, pa en em gavaz distro euz an iliz d'he zi; pa velaz goullo ar skaon m'oa boazet he mamm da veza azezet varn-hi, he mamm edo o paouez lakaat er bez!...

Kaloun eur Breizad a c'hell beza ankeniet, glac'haret, brevet ; mez ne vez jamez diskaret ; he feiz hen dalc'h enn he za enn eur ziskouez d'ezhan an env, el leac'h m'eman he vro. Gouzout a ra euz eun Doue, eun Tad, azioc'h he benn, ha ne sko nemed evit hor brasa mad.

En eur zont enn ti, Anna a ieaz var eeun d'ar gampr da gaout guele he breur Per, hag, en eur gregi enn he zourn gand eun ear kalounek hag hanter-laouen :

— Me gred, va breur Per, emez-hi, eo achu hon dizeür. Me am beuz pedet Doue ker kalounek, ma ne zaleot ket da barea. Da c'hedal ma c'helfot sevel, me a gaso an traou enn dro, guella ma c'helligη. Na d-it ket d'en em zoania re, me ne d'ign ket breman d'ar gouent, me a joumo ganeoc'h, ha me gred e roio Doue d'eomp c'hoaz eaz, hor bara er bed-man, da c'hortoz mont d'ar Baradoz da gaout hön tad hag hor mamm.

Per a bareaz. Kenteliet gand he c'hoar Anna, ha, dreist-oll, gand an Aoutrou Gall, he bersoun, e teuaz da veza skouer ar vro. Ne glevet ken hano nemed euz he ear vrao hag euz he vrud mad. Ne veze ket guelet, evel, siouaz ! ma veler breman re aliez tud iaouank, o reded an hostaleuriou hag an tavarniou, oc'h efa banne gand he-man, banne gand hen-hont ; ne veze ket guelet o tistrei *kartou* nag o ruilla *dominoiou,* pell enn noz, evel ma veler enn amzer-man, bugale a renk huel zoken, var ho meno. Nann : goude an ofern hag ar gousperou, goude he foar pe he varc'had, e tistroe dioc'htu d'ar gear da evesaat he diegez hag he labour. — Goude gousperou, bep sul, ez ea da lavaret he *Ze profundis* var bez he dad hag he vamm, hag ac'hano e teue var eeun da Benn-an-Neac'h. Eno e tremene an abardavez, o kaozeal gand he c'hoar hag he amezeien.

Na d-it ket da gredi evelato e viche tiegez Penn-an-Neac'h evel eur gouent ; nann. Eno e c'hoarzet muioc'h ha kalounekoc'h eget e meur a leac'h. Per hag he amezeien, kelc'het enn dro d'an daol en hanv, a gounte pep hini he stropad, pep hini he farz, speredeka ma c'helle ; ha meur a gofad c'hoarzin a veze great e Penn-an-Neac'h bep sul da bardavez. Antronoz vintin e savet iac'h euz ar guele, ar spered skanv ha gae, ar c'horf didorr, ha, d'al lun, ec'h en em roet adarre d'al labour ker kalounek ha biskoaz. Ha ne ket guelloc'h kement-se eged na d-eo sevel d'al lun vintin, ar gouzouk dizec'h, ar penn pounner ha divoued, ar c'horf

brevet, evel ma c'hoarvez gand ar re a dremen ho nosveziou enn hostaleuriou, oc'h efa hag o c'hoari ?

A-benn nebeut blaveziou, Per a gavaz eur vaouez euz he zoare, eur vaouez leal hag a zoujanz Doue evel-d'han. He hano oa Mari Kreac'h, merc'h da C'hlaoda ar C'hreac'h, euz a vilin Kerc'hoant, e parrez Kastel.

Anna ar Zant, ho c'hoar, a joumaz daou pe dri miz gantho, evit diskouez da Vari ar C'hreac'h doare ha giz Pennan-Neac'h. Goude-ze e c'houlennaz digant he breur he lezer da vont d'ar gouent, evel m'edo he c'hoant pell a ioa.

Per a garie he c'hoar, boazet oa diout-hi, kalz anaoudegez vad en d-oa d'ezhi ; biannaat a rea he galoun pa sonje e rankche dispartia ; evelato, he feiz hag he relijion a oue krenvoc'h eged he garantez hag he anaoudegez-vad. Respount a reaz d'ezhi :

— Anna, c'houi epken a c'hoar peger braz glac'har eo gan-en ho kuelet o vont kuit ; evelato, e lavarign d'eoc'h : Ho polontez ha bolontez Doue ra vezo great !

Eiz dervez goude-ze, Anna a ioa e kouent an Ursulinezed e Kastel.

Per ar Zant ha Mari Kreac'h a vevaz er brasa karantez an eil gand egile. Pemp bugel a roaz d'ezho an Aoutrou Doue, tri map ha diou verc'h. Bennoz an env a goueze varnho, var ho douarou ha var ho loened. Madou ar bed-man a greske founnuz etre ho daouarn : pinvidik oant hervez giz ar vro. Siouaz ! eurusted ar bed-man a zo bresk !

Eun dervez, Per a ioa eat, gand he jao, da gerc'hat eur c'harrad bezin digaset d'ezhan da Dreiz-ar-Gordenn gand eur vak a Garantek. Tri loan euz ar re vella a ioa stag ganthan ouc'h he garr ; edo erru d'ar gear gand he garrad, edo o sevel dioc'h maner Kerlaodi, pa lammaz enn hent, enn eun taol krenn, divar ar c'hleuz, eur c'hi chase hag a ranke beza o reded varlerc'h eur c'had-bennag. Al loen blenier, a ioa Roundell he hano, en doue aoun hag a droaz var he giz ; al loen kleür a reaz ar memez tra. Per a zalc'he mad d'he ziblenn hag a grie avoualac'h ouc'h he gezek. Mez enn aner her grea ; kezek spountet n'int ket eaz da zerc'hel. Dont a rechont ho daou var ar gazek-limoun ; Per a oue stropet e mesk ar sternach, ar c'har a droc'holiaz. Paket etre ar rod hag ar c'hleuz, edo hanter-varo pa deuaz tud, a gleve an trouz, d'hen tenna ac'hano. Eun truez oa he velet ! Anat oa d'an oll ne d-ache ket a-bell. Ar goad a rechette a-leiz he

c'hinou ; a veac'h ma c'hellaz lavaret : Enn hano Doue, klaskit ar belek d'am c'haout da zelaou va c'hofesion, da rei d'ign va Zakramanchou diveza. Lavarit da Vari, va fried, dont var va zremenvan.

Great e oue he lavar. Persoun Plouenan a deuaz var varc'h ha d'an daou-lamm. Rei a reaz d'ezhan, en hano Jesus-Christ, ar pardoun euz he bec'hejou... Mari Kreac'h en em gavaz ive, he daoulagad ruz gand an daelou, hag he skiant evel hanter-gollet. Per a ioa dilavar... En em deuler a reaz var-n-ezhan en eur grial :

— Per, Per, va fried, paour, me a zo aman enn ho kichen :

Per, evel p'en diviche klevet he mouez, a zigoraz he zaoulagad ; eur zell a garantez hag a deneredigez a reaz out-hi, mez n'oa evit lavaret ger. A-benn eur pennad, evelato, e tislounkaz eur c'hinaouad-all a c'hoad, ha neuze e c'hellaz lavaret :

— Mari, va fried karantezuz, kenavezo er bed-all a rankan da lavaret d'eoc'h ; kelennit mad hor bugale ; pedit Doue evidoun-me...

Hag e tennaz he huanad diveza.

Mari Kreac'h a joumaz ive-ta intanvez gand he femp kraouadur.

Enn amzer-ze, an dispac'h a rea freuz e Franz ; ne zaleaz ket d'en em skigna e Breiz-Izel. An ilizou a oue laeret, ar venec'h hag al leanezed a oue lakeat er meaz euz ho c'houentchou ; an noblanz koz a rankaz kuitaat ho bro, pe mont d'ar prizoun, hag aliez d'ar maro. Anna ar Zant, ken euruz kouskoude enn he c'houent e Kastel, a rankaz, evel ar reall, kemeret an teac'h. Dont a reaz da di he breur, da Bennan-Neac'h.

Siouaz ! eur skabell c'houllo a gavaz enn ti, skabell he breur ! Anaout a rea he varo, evit guir, rak kemennet oa bet d'ezhi penaoz oa marvet ha pe zeiz oa bet lakeat er bez ; hag hi hag he c'hoarezed leanezed o doa pedet Doue a galoun evit peoc'h he ene. Evelato ar guel kenta euz an ti e doa tremenet enn-han he iaouankiz gand eur breur ker karet a ieaz dre he c'haloun. Mez ne zaleaz ket da zont enn-hi he-unan. En em voestlet oa da Zoue, ne dlie eta ober van ebed euz a draou ar bed-man. Abalamour da-ze ec'h en em roaz d'al labour kalounekoc'h ha goasoc'h eged plac'h an ti ; ar pep diesa, ar pep poaniusa a glaske atao da ober.

N'oa ket avoalac'h c'hoaz kement-se : bemdez, goude mern, e testume ar vugale a dro-var-dro enn he c'hampr, hag eno e teske d'ezho ho fedennou, e rea d'ezho katekiz hag ec'h alie anezho da bellaat dioc'h an dud fall a rede ar vro en eur brezek a enep ar veleien hag a enep relijion Jesus-Christ. Ha den ne c'hoar pegement a vad e deuz great enn he c'harter epad m'eo bet lezet. — Paolik ar Sann a ioa unan euz ar re a heulie he skol, ha guelet hoc'h euz great gant pegement a nerz en deuz harpet ouc'h an dispac'herien ha peger kalounek eo eat dirak Doue.

Pa rankaz an Aoutrou Gall, persoun Plouenan, kemeret an teac'h, evit mad, hag en em zerc'hel strisoc'h a-zindan guz, e kreskaz c'hoaz he labour. He c'hoar-gaer Mari Kreac'h hag hi en em glevaz evit ober eun toull-kuz da rei lojeiz d'ar veleien harluet. En em lakaat a reant e tal da goll ho madou hag ho buez ; an dra-ze ne rea man ; gloar Doue, mad ar relijion, silvidigez an eneou, a glaskent araok pep tra. Ar gristenien genta, enn amzer goz, ha n'o doa-hi ket great ar memez tra evit ar verzerien ?

Ar veleien a veze aliesa e Penn-an-Neac'h, oa an Aoutrou Gall, persoun ar barrez, hag an Aoutrou Coarigou, araok an dispac'h-man, belek kouent leanezed Santez-Ursula, e Kastel, el leac'h m'oa bet leanez Anna ar Zant. Eno e vezent kavet pa veze izoum anezho evit rei Sakramant ar Vadiziant d'ar vugale, pe Sakramant an Nouen d'ar re glan. Ne c'houfet biken lavaret pegement a vad o deuz great an daou velek santel-ze e Plouenan hag er parreziou-all a dro-var-dro. Da bed n'o deuz ket digoret dor ar Baradoz ? Mil bennoz d'ezho !

An Aoutrou Go, nevez great avieler gand an Aoutrou Delamarche, eskop Kastel, araok m'en d-oa ranket kemeret an teac'h ha mont da Vro-Zaoz, el leac'h m'eo marvet, evel a c'houzoc'h, a ioa deuet d'ho c'haout evit en em guzet he-unan, hag ive evit ho zikour, hervez he c'halloud, enn ho labourou hag enn ho foaniou.

Marteze e kavo d'eoc'h em beuz kountet kals re a draou divar-benn tiegez Penn-an-Neac'h ? Pep hini a zonjo ar pez a garo. Evidoun-me, n'oun ket inouet ; va c'haloun, a gaf d'ign, a astenn o komz a dud henvel ouc'h tud Penn-an-Neac'h. Marteze eo abalamour n'euz ken ar seurt tud-se breman var an douar, siouaz !

Setu a-ze petra eo tiegez Penn-an-Neac'h ; setu a-ze an

diou vaouez a gase an traou enn dro pa deuaz kere Pount-Eoun da lakaat ar spount hag ar rann-galoun enn-han.

Pa c'houlennaz kabiten ar zoudarded da zibri ha da efa, Anna ha Mari a hastaz a-fo digas d'ezhan ar pez a c'houlenne, evit miret ouc'h drouk da vont enn-han, gand aoun na viche krisoc'h e kenver an Aoutrou Gall hag an Aoutrou Coarigou. Goude beza debret hag efet, e oue great eun tamm enklask dre an ti ; mez an enklask ne badaz ket pell, pe abalamour m'o doa kredet an Aoutrou Gall, pe abalamour ma vire ho banneou out-ho da velet sklear.

E keit-se e tostea an noz; poent oa en em denna d'ar gear. Hag ouc'hpenn eun dro vraoik avoualac'h o doa great. Ma n'o doa ket gellet paka paotred Treger, o doa da viana da gas d'ho jeneral daou velek dizent, kavet gant-ho kuzet enn eun ti. Araok mont er meaz euz an ti, ar c'habiten a zistroaz ouc'h Anna ha Mari, en eur lavaret d'ezho :

— Krena a dle var he dreid an nep piou bennag a zizent ouc'h ar Republik; hag ar Republik a zifenn rei golo d'ar veleien pennou-fall a ia enep-d'hi ha ne heuliont ket he lezenn.

Goude-ze, leun ho c'hof ha tomm d'ho fenn, ar zoudarded hag ho c'habiten en em lakeaz enn hent da vont var-zu Kastel. Dek anezho a ioa araok, ar re-all a ioa varlerc'h. E kreiz, ho daouarn liammet stard ha stag an eil ouc'h egile, edo an Aoutrou Gall hag an Aoutrou Coarigou. Kredi a c'hellit, an daou-man n'oant ket laouen; gouzout a reant ar pez a c'hoarvesche gant-ho; n'oant ket a-zindan zivin, n'o doa nemed ar maro da c'hortoz. Ne zigalounekaont ket evelato; mez ar maro a zo ien d'an oll, hag abalamour da-ze, n'oant ket evit miret ouc'h eun tamm enkrez. Evit en em grenvaat enn hent, e lavarent ho fedennou, mez kerkent ha ma savent ho mouez eun tamm huelloc'h, e vezent broudet a daoliou bek fuzil.

Lavaret e viche e rea poan-galoun d'ar zoudarded klevet daou velek o pedi Doue.

Edont o vont dre an hent braz var eeun da vaner Kerandraon, el leac'h m'oa bet o chom an Aoutrou de Kermoysan, pa velaz eur zoudard eun den divar ar meaz, e kreiz eur park, oc'h esa tenna panez a daoliou tranch, rak skournet kalet oa an douar ha n'oat evit ober seurt gand ar bal. Ar c'houeriad a ioa gant-han eur rokedenn lien guenn. Pleget var he labour, ne zelle ket ouc'h an dud a iea dre an hent braz.

— Kabiten ! kabiten ! eme unan euz ar zoudarded, ha ne velit-hu ket du-hount e kreiz ar park ?

— Petra ?

— Eur banniel guenn o sevel hag o tiskenn.

— Eur banniel ! E peleac'h ?

— A-hount, er park.

— Hennez a zo eur paour keaz bennag o klask eun tamm boued d'he loened.

— C'houi, kabiten, a zo re laosk an tamm ac'hanoc'h. Hennez en deuz lakeat eur rokedenn venn evit goapaat ac'hanomp-ni. Daoust hag ar banniel guenn hag hen a dlefe para c'hoaz var douar Franz ? Ha ne c'houzoc'h ket eo barnet d'ar malloz abaoue an deiz m'eo bet lakeat d'ar maro ar roue Louis XVI ?

— Ha petra fell d'id a rafenn-me d'an den-ze ?

— Petra ? Ne ket diez her gouzout : her c'has gand eun tenn fuzil pe zaou da gaout he Roue, perc'henn ha patrom ar banniel guenn.

— Ia, ia, eme ar zoudarded a-unan, guir a lavar hor c'hamarad ; tennomp var-n-ezhan, evel d'ar guenn, ha pa ne ve ken nemed evit diskarga hor fuziliou, ha dreist-oll, evit diskouez d'hor jeneral Canclaux hor beuz renket tenna, evit en em zifenn.

— Guir a livirit, eme ar c'habiten. Red eo d'eoc'h diverglа ho fuziliou en eur denna var ar c'houeriad-man. Canclaux a velo dre gement-se hon deuz bet beac'h enn tu-bennag.

Ker buan ar zoudarded a ioa a renk, a-hed ar c'hleuz, var an hent braz. Al labourer keaz, dispount, dinec'h, a skoe, guella ma c'helle, taoliou tranch enn douar evit kaout eur banezen-bennag. Ne zonje ket edo ken tost ar maro d'ezhan.

Ar zoudarded a vizaz en eur c'hoapaat, o paria piou a skoche an eeuna var ar penn ; ar vro a grozaz gand trouz an tennou fuzil, ar paour keaz koueriad a gouezaz var he banez ; pemzek pe ugent bouled en doa bet... Eun tamm ruilladenn a reaz, mez goude-ze ne finvaz ken...

Draillet oa he gorf !

Hag an Aoutrou Gall, hag an Aoutrou Coarigou, a ranke chom var an hent braz eb gellout rei tamm sikour ebed d'ho c'henvroad !...

# PEMPET PENNAD VARN-UGENT

---

## Ar zoudard Fabian Croy

Goall draou a gountan divar benn ar republikaned, ha ne ket-ta? Ne ket me a zo kaoz, int-hi ho-unan eo, rak n'o deuz ket great kals a draou vad. Koulskoude ne lavaran ket d'eoc'h kement tra fall o deuz great. Evelse n'em beuz lavaret ger ebed d'eoc'h euz an dra skrijuz a reaz e Konk-Leon an *Arme noar* am beuz komzet anezhi d'eoc'h el lodenn genta euz va histor.

An *Arme noar*, oc'h ober he zro var ar meaz, araok digouezout e Lochrist, en em gavaz enn eun ti, el leac'h m'oa eur c'horf maro var ar vaskaon. Ar guel euz a eur c'horf-maro, a laka pep den da ziskenn enn-han he-unan; ha, dre ar bed-oll, kerkouls er broiou paian evel er broiou kristen, e touger doujanz d'ar maro. Mad, e Konk-Leon, soudarded an *Arme noar* a grogaz didruez er c'horf maro hag hen digasaz divar an daol ouc'h eur bank e kichen an tan. Kinnig a oue great d'ezhan tammou bara ha pastellou kig da zebri, ha banneou da efa... Hag ann oll a c'hoarze! Unan a roaz eun hortad d'ezhan hag hen diskaraz var an aoled, abalamour ne zebre tamm ha ne efe banne. Eun all, goude beza her savet enn he za, a roaz d'ezhan eun taol dourn adreuz he c'hinou, abalamour ne grie ket : Bevet ar Republik !...

Troomp hor penn, re euguz eo an traou-man da gounta.

Ha c'houi a gaf d'eoc'h ive em beuz lavaret kement tra kalounek ho deuz great va c'henvroiz, paotred bro Leon? Nann, nann. Evelse n'em beuz lavaret ger ebed d'eoc'h divar benn Visant Caer, euz a Gerfiat, e Cleder. Hennez a veze nos-deiz o reded a-hed an aot. Taoler a rea evez ouc'h pep tra, ha lakaat a rea atao he dro da gaout bag d'an nep a ranke tec'het araok an dispac'h, kerkouls ha mar gouie kaout kuz d'ar re a zistroe euz a Vro-Zaoz d'hor bro. Pa viche red ez ea zoken da gas ar c'heleier betek varzu ar

Morbihan. Doue hen diouallc, rak ne oue jamez tizet. — Er bloaz 1815, p'en em zavaz adarre ar vro a enep Bonapart, distro a enezen Elb, an Aoutrou marquis de la Boëssière, en doa hen anavezet mad epad an dispac'h braz, a lavaraz da unan euz he dud, a deue da vro Leon, mont da ober he c'hourc'hemennou d'he vignoun Visant Caer, en doa ken aliez roet bag d'ezhan da dreuzi ar mor. Komzou an den-ze a skoaz eun taol a joa ker pounner var galoun Visant, ma kouezaz klan ha ma varvaz nebeut amzer goude-ze. E bered Cleder eo bet beziet, hag an traou-man a zo bet kountet di-me gand mear Cleder he-unan.

Hennez, ar Visant Caer-ze, a ioa pe dad, pe vreur da dad an Aoutrou Caer, hoc'h euz anavezet persoun e Plouvorn. Ne ouzoun ket difazi avoualac'h pehini anezho oa.

N'em beuz ket kountet d'eoc'h kennebeut an dro a reaz, d'ar republikaned, Paol ar Fourn, kloc'her Lambaol-Guitalmeze.

An Aoutrou Calvarin, ginidig a Borspoder, a ioa persoun eno, ha ne falvezaz ket d'ezhan kuitaat he barrisioniz. Chom a reaz kuzet enn tiez, herrio aman, varc'hoaz du-hont, dioc'h ar c'helou a zigase d'ezhan an Aoutrou Karo, barner a beoc'h e Guitalmeze. An Aoutrou Karo, evit-han da veza kemeret karg digant ar republikaned, n'oa ket evelato evit an dispac'h hag an dizurz; c'hoant sevel dreist ar re-all ha destum madou, marteze en doa, mez n'en doa ket a c'hoant, avad, da goll he ene. Abalamour m'edo e karg oa deuet mad d'ar Republik, hag oa fizianz enn-han, ha dre-ze e c'helle ober vad kenan dre ar vro.

Hogen an Aoutrou Calvarin hag hen a ioa bet er memez amzer er skolachou ; en em anaout mad a reant. An Aoutrou Karo a gouie ervad edo an Aoutrou Calvarin e Lambaol, hag e teue aliez zoken da Vitalmeze. Abalamour da-ze, bep tro ma kleve hano a zoudarded da zont er vro, e kemenne d'an Aoutrou Calvarin, hag e lavare d'ezhan e pe du ez eant.

Kemennet kerkouls-se, ne ket hep souez e viche chomet an Aoutrou Calvarin eb beza dizoloet.

Eun dervez, evelato, edo o tont euz an Arvor, el leac'h m'oa bet o noui Kolas ar Born, gand Paol ar Fourn, he gloc'her, p'en em gavaz, dirak Kerdivoret, var hed tri-c'hant paz, tal-oc'h-tal gand eur vandenn soudarded. — An Aoutrou Karo ne gouie ket edont er vro, ha dre-ze n'en doa ket gellet kas kemenn.

— Lammik er park, Aoutrou persoun, eme Baol ar Fourn; buan dreist ar c'hleuz, pe ema great ganeoc'h.

— Ha te, Paol, petra a ri ?

— Me a dec'ho, n'ho pezet aoun ebed. Lammit buan-ta er park; aman n'euz ket amzer da goll.

An Aoutrou Calvarin a lammaz er park hag a ieaz goustadig a-hed ar c'hleuz oc'h ober an neuz da evesaat ha dioana brao a rea ar gounidegez enn douar. Dillad egiz ar vro a ioa gant-han evel gand Paol ar Fourn; n'oa ket ive-ta caz gouzout pe oa unan anez-ho belek pe n'oa ket.

Kerkent ha m'oa eat an Aoutrou Calvarin er park, Paol a lammaz he voutou euz he dreid hag a en em lakeaz da c'haloupat var-zu an tevenn, evel pa viche bet an tan var he lerc'h. Ar zoudarded a gredaz oa hennez ar belek a glaskent.

— Paotred ar Republik, eme ar mestr, enn ho raok e red eur belek, enebour ar Republik : daou skoued hag eur banne sounn d'an hini a lakaio da genta he zourn varnez-han.

Ar c'homzou-ze a roaz divesker d'ar zoudarded. Mont a mont a reant ken na zistagent tammou taouarc'h gand bek ho boutou ; sur oant euz ho zaol, rak n'oa na ti, na koat, na kleuz ebed zoken e nep tu, n'oa nemed aot ha tevenn ; n'oa ket ive-ta tamm kuz ebed e neb leac'h.

Eun hanter-kard heur bale a zo kren euz a Gerdivoret d'ar mor. Paol ar Fourn a c'haloupe, eur votez gant-han e peb dourn ; ar zoudarded, hanter-dialanet, a c'haloupe ive var he lerc'h. Dre ma tostea ouc'h ar mor, Paol a jome goustatoc'h, ha dre ma tosteant out-han, ar zoudarded a iea goasoc'h-goaz.

En em gavet kant paz dioc'h ar mor, Paol a jomaz krenn a za da zellet ; ha, goude beza sellet, e taolaz he voutou var an douar, ha goude-ze, ken dinec'h ha tra, e lakeaz he dreid enn-ho.

Ar zoudarded n'edont ket pell var-lerc'h. Ar c'henta en em gavaz, a grogaz enn he gabiez.

— Ah ! setu-te tizet, belek an diaoul !

— Belek an diaoul, eme Baol, n'oun ket zoken belek an diaoulez.

— N'out ket belek? Petra out-ta neuze ?

— Me eo Paol ar Fourn, a vourk Lambaol-Guitalmeze.

— Ha perak-ta neuze e redez ker buan-ze enn hor raok-ni ?

— Me reded enn ho raok ?

— N'ec'h euz ket reded marteze ? Ha lakeat ac'hanomp-ni da reded ive var da lerc'h zo-ken.

— Me a rede evit guir, ha c'hoaz n'em beuz ket reded buan avoualac'h.

— N'ec'h euz ket reded buan avoualac'h, ha ni a zo dialanet o tont var da lerc'h! Perak-ta n'ec'h euz ket reded buan avoualac'h?

— Guelet a rit. Me am boa antellet va higennou etre Kornek ha Roc'h-Ledan; c'hoant am boa da veza araok ar mor, ha, kaer am beuz bet reded, oun en em gavet re zivezad, rak ouc'h-penn pevar droatad dour a zo var va higennou, ha kollet eo va mare.

— Hag hen-hont, an den a ioa ganez?

— Hennez a zo a Landunvez, a gaf d'ign, pe a Borspoder, marteze.

— Ha petra a rea dre aman?

— Ne ouzoun ket kals. Marteze oa deuet da c'houzout ha soudarded a ioa er c'hostesiou-man.

— Paotred, eme ar c'habiten, o trei kein da Baol hag o tistrei ouc'h he zoudarded, e Porspoder pe e Landunvez e tle beza traou nevez fenoz. Hen-hont a ia d'ar gear hag a lavaro emaomp e Guitalmeze, pe dre aman, ha koueriaded Landunvez, ha martoloded Porspoder, a gavo d'ezho e c'hellint en em zestum dinec'h e-berr enn eun tu-bennag; an dra-man a zo eun dra anat. Ni a glevo avoualac'h e peleac'h e vezint hag ho flemmo araok ma vezo deiz varc'hoaz. D-eomp da Vitalmeze da leina, ha, dioc'h an abardavez, ni a ielo enn hent hag a gouezo var dud ha ne vezint ket var c'hed ac'hanomp.

Hag en eur zistrei ouc'h Paol:

— Ha te, pesketaer louz, eur veach-all ne laka ket ac'hanomp da zialana evel-hen o c'haloupat var da lerc'h. Perak ne lavarez ket d'eomp piou oaz?

— Ne c'houlennac'h ket digan-en, evelse.

— Bichez gortozet.

— Ha va higennou a ioa erru ar mor varnez-ho?

— Da higennou! da higennou! te a zo higenn avoualac'h, eme ar c'habiten en eur vont kuit.

— Ia, eme Baol, out-han he-unan, guelloc'h higenn eged na zonj d'eoc'h.

Tro Paol ar Fourn a zigas da zonj d'ign euz a eun dra hag a reaz eun den a ioa a du gand ar Republik. Mont a ran d'her c'hounta d'eoc'h, rak ne gaver ket aliez da gounta traou brao ha mad great gand ar republikaned.

N'oc'h euz ket ankounac'heat, me gred, en doa an Aoutrou Lejeune, persoun Plougouloum, ranket kemeret an teac'h ha mont da guzet. Mad, mont a reaz da glask golo da enezen Siek.

Edont, Jan-Mari ar Floch hag hen, o klask eul leac'h bennag goudor avoualac'h da ober ti da rei golo ha kuz d'an Aoutrou Lejeune. Jan-Mari a ioa gant-han eur zac'had dillad var he gein, gand an Aoutrou Lejeune n'oa nemed eur vazig skanv enn he zourn hag eul leor, a hanvor *brevier*, a-zindan he gazel. Kaout a rea d'ezho ne vichent gueled gand den, p'en em gafchont tal-ouc'h-tal gand Biel an Doen.

Araok mont larkoc'h e rankan lavaret d'eoc'h eur ger divar benn an den-ze.

Biel an Doen a ioa eun den hag a iea var he 60 vloaz : drant oa var he dreid, sounn enn he za; he zremm a ioa duet gand ear ar mor. Ne oufen ket lavaret a be vro oa ginidik. En eur zigouezout e Breiz-Izel oa matoutier er Porz-Guenn; ac'hano oa bet hanvet da vrigadier e Rosko. Pa deuaz var an oad e tilezaz he gark hag e teuaz da jomm da enezen Siek. Eno e kavaz eur riboul etre diou roc'h vraz, hag, e leac'h sevel ti, ne reaz nemed mont da vaner Kerouzere da gerc'hat, eb goulen na disken, skourrou guez da ober toen var he riboul. Abalamour da-ze n'her galvet dre ar vro nemed Biel an Doen. Var he skourrou en doa lakeat tanoualc'h e leac'h kolo pe sklent, hag evelse e c'helle ober goap euz a c'hlao pe avel.

Biel an Doen ne d-ea na var dro Iliz na var dro belek. Ma ne rea vad da zen ne rea drouk ebed da zen ken nebeud. Evelato oa aoun raz-han dre ar vro, rak lavaret a rea d'an oll edo a du gand an dispac'herien hag e kave mad kement tra a reant a enep ar Relijion hag a enep ar veleien. Pa glevaz oa tec'het kuit an Aoutrou Delamarche, eskop Kastel, e lavare d'an nep a garie her selaou en eur frota he zaouarn :

— Alo! abarz nemeur aman, ne deuio ken ar veleien da gounta d'eomp ho zorc'hennou diskiant, ha da lavaret d'eomp euz eun ifern, tan ennhan da zevi an dud.

Bep meurs ha bep guener, ez ea da Gastel da brena ar pez a ioa red d'ezhan evit beva. E feson en doa pae vad, rak ne brene nemed bara guiniz. Dre ma'z ea ha dre ma teue, ann oll a dec'he enn he raok; ar vugale, abalamour m'o doa aoun rak he varo hir, hag ar re vraz abalamour d'ar pez a lavare, hag abalamour m'oa eun divroad.

N'e d-an ket da esa kounta d'eoc'h he vuez a-hed ar sizun : E vrinika pe e pesketa e veze bemdez, ha jamez ne lavare ger ouc'h den p'en em gave unan bennag gant-han.

Mad, tal-ouc'h-tal gand an den-ze ec'h en em gavaz an Aoutrou Lejeune ha Jan-Mari Floc'h. Mar ho doa c'hoant da gaout unan-bennag var ho hent, e guirionez, ne ket Biel an Doen oa. Evelse e chomchont mantret. N'oant nag evit tec'het nak evit kuzet, rak, d'ar mareou-ze, n'oa na tamm pin, na guezen all ebed enn enezen Siek. Biel an Doen a velaz ho nec'hamant, chom a reaz krenn enn he za, hag en eur drei ouc'h an Aoutrou Lejeune :

— C'houi, a gaf d'ign, eo persoun Plougouloum.

— Ia, me eo, eme an Aoutrou Lejeune n'oa ket evit lavaret gevier.

— Anzavit ouzign, eme Viel en eur vousc'hoarzin, oc'h deuet aman, enn enezen-ma, da glask kougn da guzet, pe bag da vont da Vro-Zaoz.

— Klask bag da vont da Vro-Zaoz, ne ket hennez eo va mennoz : ne garfen ket pellaat dioc'h Plougouloum.

— Neuze-ta oc'h euz c'hoant da glask eur c'hougn da guzet ?

— Ia, e guirionez, hennez eo va mennoz. Gouzout a ran n'emaoc'h ket a du ganeomp-ni, kristenien Breiz-Izel, hag emaoc'h breman e doare da ober poan d'ign, evelato ec'h anzavan ar virionez ouzoc'h.

— Mad a rit, Biel an Doen, evel ma c'hanvit ac'hanoun, ne gred ket enn ho sorc'hennou diskiant, mez n'en deuz biskoaz evit-se great drouk d'an disterra bugel, na d'eoc'houi ne raio ket ken nebeut.

— Bennoz Doue d'eoc'h.

— Me ne ran forz euz ho pennoz. Abalamour m'hoc'h eun den, hag abalamour ma'm beuz klevet e reac'h vad d'an oll, paour ha pinvidik, epad m'edoc'h e Plougouloum, ez an da ober eur c'hinnik d'eoc'h. Ha dont a rafac'h da guzet da riboul Biel an Doen ?

An Aoutrou Lejeune a reaz eur zell ouc'h Biel, hag a lavaraz d'ezhan :

— Ia, fiziout a ran va buez ennoc'h.

Mad, eno, enn enezen Siek, e chomaz e kuz an Aoutrou Lejeune, ken na deuaz ar peoc'h. Mar oue klask d'ezhan, Biel an Doen n'hen diskleriaz ket. Her beva a reaz zoken evit netra pa ne zigase ket Plougouloumiz boued d'ezhan.

Pa deue tud d'her c'hlask da velet re glanv pe da ober badichantou, Biel her galve hag a leze anezhan da ober hervez he faltazi ; pa gare ez ea, pa gare e teue. Atao e kave dor zigor e riboul Biel an Doen.

Ne ouzoun ket nak e peleac'h, na peur, na penaoz eo marvet Biel an Doen. Me gred en deuz great an Aoutrou Doue eur zell a druez out-han, evit beza kuzet an Aoutrou Lejeune, hag en deuz bet eur maro mad, hag eman breman enn he Varadoz.

Ne vefen ket souezet hag e teufe pennou braz ar Republik da nac'h an traou a gountan aman, ha d'ho lakaat var gein tud-all n'emaint ket, var ho meno, a du gant-ho. Nac'h a zo eaz ! Mad, me a ia da ziskouez d'ezho eo int-hi ho-unan eo a rea hag a lakea ober an traou kriz a gountan d'eoc'h. Hag evit hen diskouez sklear hag anat d'an oll, ez an da lakaat dirak ho taoulagad eun tamm skrid, skritur moull. An tamm skrid-se a zo eur varnedigez d'ar maro, douget gand ar re a rea lezennou, hag evelse gand mistri ar Republik.

Eun den iaouank, hanvet Fabian Croy, a ioa soudard e Montroulez ; kavet e oue gant-han eur groaz vinniget. — Mammou kristen a Vreiz-Izel, pa rank ho map mont da zoudard, ha ne stagit-hu ket d'ezhan var he galoun, metalenn santez Anna, patrounez hor bro ? Plac'hed iaouank, ha ne roit-hu ket d'ho preur, araok kuitaat ti he dad, metalenn ar Verc'hez Vari, evit m'hen diouallo e pep leac'h, dioc'h pep drouk, ha m'hen digaso d'ar gear, ar c'henta ar guella, iac'h ha divac'hagn ?

Mad, ar zoudard Fabian Croy a zo bet barnet d'ar maro, aberz lezennou ar Republik, abalamour ma touge, enn he gerc'henn, eur groaz roet d'ezhan, marteze, araok kuitaat he vro, gand he vamm pe gand he c'hoar.

Evit miret ouc'h pep-unan da nac'h ar pez a lavaran, ez an da lakaat aman varlerc'h, ar varnedigez-se, ger evit ger. Troet em beuz anez-hi e brezounek, mez diez kenan eo lakaat enn hor iez-ni traou ker kriz. Gand aoun n'am befe ket troet mad, rak n'em beuz ket a c'hoant da droumpla den, e lakaan ar gallek enn eun tu, hag ar brezounek enn eun tu-all. Evelse, ma ne ententit ket mad ar brezounek, n'ho pezo nemed sellet ouc'h ar gallek evit sklerijenna ho spered.

Ma vefe unan-bennag hag en defe diskred var ar varnedigez-se, n'en deuz nemed dont d'am c'haout, ha me he diskouezo d'ezhan, skrivet e skritur moull, rak etre va daourn eman.

## BARNEDIGEZ

### Kadorn-Varn an dispac'h

*Dalc'het e Brest var skouer hini Paris,* hag a zoug, var lavar jury ar varnedigez :

1° Eo anat euz bet great skridou hag a denn da ziskar ha da zispartia kuzulerien ar vro, ha da adlakat eur roue e Franz ;

2° Ha Fabian Croy a zo bet kendrec'het da veza great ar skridou-ze ;

3° Ha m'an deuz ho great gand he oll anaoudegez-vad, hag evit stourm ouc'h an dispac'h ;

A varn d'ar maro Fabian Croy, hanvet aman diaraok, hervez an artikl kenta euz al lezenn euz an 29 a veurs 1793 ;

A lavar he vadou dastumet evit ar Republik.

An 13 floréal (miz ar bleun), an eilved bloaz euz ar Republik a Franz.

*En hano ar bobl a Franz,*

Ar gador-varn e deuz roet ar varnedigez a zo aman varlerc'h :

Kador-varn an dispac'h dalc'het e Brest, goude beza guelet ar skrid-tamall great gand an diskulier publik ar gador-varn-ze, enep Fabian Croy, korporal enn eil rejimant soudarded var droad, galvet diagent soudarded var-droad-ar-mor, oajet a zeiz vloaz varn-ugent, ganet e Sant-Per-Montier, departamant ar Menez-Guenn, o chom e Brest.

Er skrid tamall-ze e lenner ar pez a zo aman varlerc'h :

Joseph-Fransez-Ignaz Donze-Verteuil, tamaller publik e kichen kador-varn an dispac'h, dalc'het e Brest var skouer hini Paris,

A ziskouez, an daou pluvioz (miz ar glao) diveza, kommandant an diou vataillon volontierien an nasion, neuze o chom e Montroulez, en deuz great kemer ha kas, da di-kuzul-kear, ar zoudard Fabian Croy, evit beza diskouezet kentelliou ha mennoziou a enep an dispac'h.

An den-ze, o veza bet kaset euz a Vontroulez da gastel Brest, ha lakeat etre daouarn kador-varn an dispac'h, ar skridou a gomz anez-han a zo bet roet d'an tamaller publik.

Ac'hano e c'hoarvez : 1° Croy a zo bet kavet var-n-ezhan

# JUGEMENT

## Du Tribunal Révolutionnaire

*Etabli à Brest à l'instar de celui de Paris,* qui, sur la déclaration du jury du jugement, portant :

1° Qu'il est constant qu'il a été composé des écrits tendant à l'avilissement et à la dissolution de la Représentation nationale, et au rétablissement de la royauté en France ;

2° Que Fabien CROY est convaincu d'avoir composé ces écrits ;

3° Qu'il est convaincu de les avoir composés dans toute la plénitude de sa raison et avec une intention contre-révolutionnaire ;

Condamne à la peine de mort ledit Fabien CROY, conformément à l'article 1er de la loi du 29 mars 1793 ;

Déclare ses biens acquis à la République.

Du 13 floréal, l'an second de la République française.

*Au nom du peuple français,*

Le tribunal a rendu le jugement suivant :

Vu par le tribunal révolutionnaire établi à Brest, l'acte d'accusation dressé par l'accusateur public près icelui, contre Fabien Croy, caporal au 2e régiment d'infanterie de la ci-devant marine, âgé de vingt-sept ans, natif de *Saint-Pierre-de-Montier,* département du *Mont-Blanc,* demeurant à *Brest ;* duquel acte d'accusation la teneur suit :

Joseph-François-Ignace DONZÉ-VERTEUIL, accusateur public près le tribunal révolutionnaire séant à Brest, établi à l'instar de celui de Paris,

Expose que, le 22 pluviôse dernier, le commandant des deux bataillons de volontaires nationaux, alors cantonnés à Morlaix, a fait arrêter et conduire à la municipalité de la même commune, le nommé Fabien Croy, pour avoir manifesté des principes contre-révolutionnaires.

Ce particulier ayant été transféré de Morlaix au château de Brest et traduit au tribunal révolutionnaire, les pièces audit Croy ont été remises à l'accusateur public.

Il en résulte : 1° que Croy a été trouvé nanti d'un christ, garni des deux côtés en nacre de perle, et de deux pièces

eur groaz bastet a bep tu gand kregign ha perlez, ha daou damm paper, a viche lavaret skrivet gant-han, hag a ioa var-n-ezho an traou diskianteka divar-benn ar relijion hag an tamall ar pounnerra var le ar veleien;

2° An 21 a viz c'huevrer 1794, Croy a zkrive he-unan d'hé gommandant evel-hen : « Sitoian, pevar bloaz a zo ez omp » heskinet gand eun dispac'h hon taol enn diroll hag » hon doug d'en em ganna an eil enep egile (brezel sivil). » O velet n'int ket c'hoaz kountant da veza lakeat ar Roue » d'ar maro, o deuz ouc'hpenn diskaret an Aoter ha digaset » an *idolatriach* e Franz ; abalamour da-ze e tianzavan al » lezenn nevez-se, hag e c'houlennan beza diskarget euz va » bili a gorporal, ha servicha epken evel fuzilier simpl enn » armeou ar Republik. »

Ar pez a ziskouez e kaver el lavar-ze euz an 21 a viz c'houevrer, guir mennoziou Croy, eo e talc'h d'ho diskouez c'hoaz d'an 22 pluvioz (miz ar glao), dre eun anzao kaset d'ar memez kommandant, skrivet evel diaraok dre zourn Croy, hag er memez komzou.

Dioc'h an traou-ze, an tamaller publik en deuz lakeat var baper ar skrid-tamall-man a enep Fabian Croy, korporal ebars ar rejimant hanvet diagent an eil a dud a vor, dalc'het breman e kastel Brest, evit beza, an 21 a viz c'houevrer, hag an 22 a viz pluvioz, dre zaou skrid euz he zourn, sinet gant-han, hag en deuz anzavet er goulennou a zo bet great d'ezhan, evit beza he labour ; anzavet en deuz c'hoaz ar mennoziou ar brassa a enep an dispac'h ; ankenniet eo ive a varo an diveza *tyrant* a Franz, dizanzavet en deuz al lezen nevez, ha tamallet ar vro da veza diskaret an Aoter ha da veza digaset an *idolatriach* e Franz. Ar pez a zo, aberz Fabian Croy, mont a enep *liberte* ha galloud ar bobl, ha gervel a nevez ar roue evit goaska ha mac'ha adarre ar vro ; torfet hag a dle beza *punisset* hervez al lezennou hag evit silvidigez ar Republik.

Abalamour da-ze, an tamaller publik a c'houlen ma teufe ar gador-varn unanet da rei d'ezhan diskarg euz an tamall-man a enep Fabian Croy, korporal er rejimant hanvet diagent an eil an dud a vor, dalc'het er prizoun hanvet Kastel Brest ; ra vezo, abalamour da-ze, gourc'hemennet gand hucher ar gador-varn, douger ar gourc'hemenn da zont, e vezo kemeret Fabian Croy, dalc'het ha miret er prizoun-ze, evit chom eno evel enn eun ti a justiz, hag e vezo ar gour-

paraissant être de son écriture, lesquelles respirent partout le fanatisme religieux le plus absurde et renferment la critique la plus forte de la constitution civile du clergé ;

2° Que, le 21 février 1794, Croy écrivait de sa main à son commandant en ces termes :

« Citoyen, depuis quatre ans, nous sommes travaillés » par une révolution qui nous a conduits à l'anarchie et à » la guerre civile. Et considérant que, non contents d'avoir » fait mourir le roi, ils ont encore renversé l'autel et intro- » duit l'idolâtrie en France, ainsi je désapprouve cette nou- » velle constitution ; je demande ma démission du grade » de caporal, et ne servir que simple fusilier dans les » troupes de la République. »

Ce qui annonce que cette déclaration du 21 février renfermait les véritables sentiments de Croy, c'est sa persistance à les manifester encore, le 22 pluviôse, par une déclaration adressée au même commandant, également de la main de Croy et conçue dans les mêmes termes.

D'après cet exposé, l'accusateur public a dressé la présente accusation contre ledit Fabien Croy, caporal au ci-devant 2e régiment de la marine, actuellement tenu au château de Brest pour avoir, les 21 février et 22 pluviôse derniers, par deux écrits de sa main et signés de lui, lesquels il a reconnus par son interrogatoire, pour être son ouvrage, professé les principes les plus contre-révolutionnaires, regretté la perte du dernier tyran français, désapprouvé la nouvelle constitution, accusé la nation d'avoir renversé l'autel et introduit l'idolâtrie en France. Ce qui est, de la part dudit Fabien Croy, avoir attenté à la liberté, à la souveraineté du peuple et provoqué le rétablissement de la royauté, et, par conséquent, de la tyrannie ; crime dont les lois et le salut de la République sollicitent également la punition.

Pourquoi l'accusateur public requiert que, par le tribunal assemblé, il lui soit donné acte de la présente accusation qu'il porte contre Fabien Croy, caporal au ci-devant 2e régiment de la marine, détenu dans la maison d'arrêt dite le Château de Brest ; qu'en conséquence, il soit ordonné que, par l'huissier du tribunal, porteur de l'ordonnance à intervenir, ledit Fabien Croy sera pris au corps, arrêté et écroué en ladite maison d'arrêt pour y rester comme en maison de

c'hemenn-se roet da anaout da guzulierien Brest ha d'an hini tamallet.

Great e kampr an tamaller publik, an 10 floreal, eilved bloavez a Republik Franz, unan ha dirannek.

Sinet : DONZE-VERTEUIL.

Ar gourc'hemenn da gregi e Fabien Croy a zo bet roet er memez deiz gand ar gador-varn ;

Ar *prosez-verbat* — an danevel dre skrid — ez eo dalc'hed e kastel Brest, hevel ti ar justiz ;

Diskleriadurez a zoug eo anat euz bet skrivet traou hag a denn da izellaat ha da zispartia kuzulerien ar vro ha da zigass adarre ar roue e Franz ;

Eo bet kendrec'het Fabian Croy da veza ho skrivet gand he oll anaoudegez vad, hag evit mont a enep an dispac'h ;

Ar gador-varn, goude beza klevet an tamaller publik, hag evit heuil al lezenn,

A varn d'ar maro Fabian Croy, hervez an artikl kenta euz a lezenn an 29 a viz meurs euz ar bloaz 1793, a zo bet lennet hag a lavar :

« Piou bennag a vezo bet kendrec'het da veza great pe
» moullet labourou pe skridou hag a denn da zispartia
» kuzulerien ar vro, da lakaat adarre eur Roue, pe eur
» mestr-all bennag a enep galloud ar bobl, a vezo lakeat etre
» daouarn barnerien *extraordinal*, ha lakeat d'ar maro.»

Lavaret a ra he vadou dastumet ha kemeret evit mad ar Republik, hervez lezenn an 10 a viz meurs, artikl 2, bet lennet, hag a lavar evel-hen :

« Madou ar re a vezo barnet d'ar maro a zo miret evit
» ar Republik, hag ho intanvezed hag ho bugale a vezo
» maget divar goust ar c'houarnamant ma n'o deuz ket a
» vadou euz a eur perz-all bennag. »

Gourc'hemenn a ra ma vezo, dre aked an tamaller publik, heuliet ar varnedigez-man abarz peder heur varn-n-ugent, var blasenn Gounid ar bobl euz ar gear-man, ma vezo moullet, embannet ha lakeat dirak daoulagad an oll e pevar c'horn douar ar Republik.

Great ha diskleriet e lez publik ar gador-varn, an 13 floreal, eilved bloaz euz a Republik Franz, eleac'h m'oa dirag ar sitoïaned Per-Loiz Ragmey, sturier ; Moriz ar Barz, map. ha Joseph Palis, barnerien, hag o deuz sinet da genta var ar varnedigez-man gand ar grefier.

justice, et que ladite ordonnance sera notifiée tant à la municipalité de Brest qu'à l'accusé.

Fait au cabinet de l'accusateur public, le 10 floréal, l'an deuxième de la République française, une et indivisible.

Signé : DONZÉ-VERTEUIL.

L'ordonnance de prise de corps rendue le même jour par le tribunal contre ledit Fabien Croy ;

Le procès-verbal d'écrou de sa personne au château de Brest comme maison de justice ;

La déclaration du jury, portant qu'il est constant qu'il a été composé des écrits tendant à l'avilissement et à la dissolution de la Représentation nationale et au rétablissement de la royauté en France ;

Que Fabien Croy est convaincu de les avoir composés dans toute la plénitude de sa raison et avec une intention contre-révolutionnaire ;

LE TRIBUNAL, après avoir entendu l'accusateur public sur l'application de la loi,

Condamne ledit Fabien Croy à la peine de mort, conformément à l'article 1er de la loi du 29 mars 1793, dont lecture a été faite, lequel est ainsi conçu :

« Quiconque sera convaincu d'avoir composé ou imprimé » des ouvrages ou écrits qui provoquent la dissolution de » la Représentation nationale, le rétablissement de la » royauté ou de tout autre pouvoir attentatoire à la souve- » raineté du peuple, sera traduit au tribunal extraordinaire » et puni de mort. »

Déclare ses biens acquis et confisqués au profit de la République, conformément à la loi du 10 mars, article 2, dont lecture a été faite, ainsi conçu :

« Les biens de ceux qui seront condamnés à la peine de » mort seront acquis à la République, et il sera pourvu à la » subsistance des veuves et des enfants, s'ils n'ont pas de » biens d'ailleurs. »

Ordonne qu'à la diligence de l'accusateur public, le présent jugement sera mis à exécution dans les vingt-quatre heures, sur la place des Triomphes-du-Peuple de cette commune, imprimé, publié et affiché dans toute l'étendue de la République.

Fait et prononcé en l'audience publique du tribunal, le

*En hano ar bobl a Franz,*

Eo gourc'hemennet d'an oll hucherien kemennet evit-se. lakat ober ar varnedigez-man, da bep kommandant ha da bep ofiser ar galloud publik kennerza, pa vezint goulennet hervez al lezenn, d'ar gommiserien euz ar gallout da genveillat. Evit testeni a gement-se eo bet sinet ar varnedigez-man gand ar sturier hag ar grefier :

Sinet : RAGMEY, *sturier.*
QUEMAR, *grefier.*

13 floréal, l'an deux de la République française, où étaient présents les citoyens Pierre-Louis RAGMEY, président ; Maurice LE BARS fils et Joseph PALIS, juges, qui ont signé la minute du présent jugement avec le greffier.

*Au nom du peuple français,*

Il est ordonné à tous huissiers, sur ce requis, de faire mettre ledit jugement à exécution ; aux commandants et officiers de la force publique de prêter main-forte lorsqu'ils en seront légalement requis, et aux commissaires du pouvoir exécutif d'y tenir la main.

En foi de quoi le présent jugement a été signé par le président et le greffier.

Signé : RAGMEY, *président.*
QUEMAR, *greffier.*

A Brest, chez Audran, Imprimeur de la Commission des Représentants et du Tribunal révolutionnaire.

# C'HOUEC'HVED PENNAD VARN-UGENT

—

## An Aoutrou Branellec. — An Itroun Le Guen

Setu me eat, ha neket-ta, pell divar hent braz Kastel. Petra fell d'eoc'h ? N'oun ket evit miret ouc'h va spered da vont da reded pa gomzan a draou ker kriz, ken digaloun ha maro ar paour keaz koueriad a ioa o tenna panez enn he bark. Deuomp enn dro da velet petra a c'hoarvezo gant an Aoutrou Coarigou hag an Aoutrou Gall.

Kerkent ha m'o doa great ho muntr, ar zoudarded a en em lakeaz adarre enn hent.

Dirak ar Vadalen, araok mont e kear, e oue great eun chan. Eno e oue lakeat ar zoudarded var diou renk, a-hed an hent braz, ar c'habiten enn tu kleiz, he gleze noaz enn he zourn ; er penn araok, eur zoudard gand he drompill, hag e kreiz, an daou velek atao stak-oc'h-stak. Kerkent ha m'oue roet an urz da vale adarre, ar zoudard, er penn araok, a en em lakeaz da drompilla ken a dregerne gant-han koajou maner ar Gernevez.

Pa glevaz keriz an drompill o soun, e oue enkrez e meur a galoun ; trompill ar zitoïaned ne drompille nemed evit an drouk. An doriou hag ar prenestrou a oue serret var bep ti ; ar guel epken euz a zoudarded ar Republik, a rea poan ha glac'har d'ar galoun.

Dont a rechont gand ru ar Skolach evit sevel dre ar Ru-Vraz var al leur-gear, el leac'h m'oa bet ar penn kenta euz a emgann Kergidu, deiz an tenna d'ar zort.

Pa glevaz Canclaux soun an drompill, e teuaz buan er meaz euz he di, evit gouzout penaoz o doa ar re-man tennet ho zaol ; abaoue ar mintin edo var c'hed anezho. Ar c'habiten a ieaz d'he gaout, seder ha laouen, evit lavaret d'ezhan ma n'o doa ket gellet paka paotred Treger, o doa da viana, gand kalz a boan evit guir, gellet lakaat ho dourn var an daou velek penn-fall a ioa gant-han.

— Ia, jeneral, emez-han, guelit pegement a boan hor beuz-ni bet ; daou ac'hanomp a zo choumet maro enn hent ; ha, paneved kaloun dispar va zoudarded, e vichemp bet lazet-oll. — Ar gaouiad divez, ni a oar penaoz oa beuzet he zaou zoudard ! — Mez gouzout a reamp e sellac'h a bell ouzomp ; guelet hor boa penaoz e skoac'h e Kergidu var ar goueriaded, ha c'hoant hor boa da ober eveld'oc'h, evit kreski hoc'h enor, hag ive da veza hon-unan deuet mad d'ar Republik.

— Mad oc'h euz great, kabiten, eme Canclaux, hag ar Republik ne ankounac'haio ket nak ho kaloun nak ho furnez. Meur a hini a renk huelloc'h egedoc'h a zo choumet var dachenn Kergidu ; mad, me ho lakaio enn ho leac'h. Kasit breman an daou benn fall-ze d'ar prizoun da c'hedal beza barnet, ar pez ne zaleo ket, a gaf d'ign, rak ne ket red koll bara gand koz-traou er c'hiz-se.

Ar prizoun, d'ar mare-ze, a ioa el leac'h m'euz savet, n'euz ket pell, eur c'hoc'hi nevez. Eno e oue lakeat an Aoutrou Gall hag an Aoutrou Coarigou, da c'hedal beza kaset da Gemper, evel m'her guelimp divezatoc'h.

Bete vreman, evel a c'houzoc'h, n'em beuz kountet d'eoc'h nemed traou tremenet var ar meaz, great pe en em gavet gant tud divar ar meaz. N'eman ket em mennoz dont da gounta d'eoc'h ar pez a zo c'hoarvezet nak e Kastel nak er c'heriou-all. Kouskoude ne ket traou da gounta eo a vank d'ar c'heriou ive. Me gred e teuio unan-bennag, eun dervez, d'ho c'hounta d'eoc'h guelloc'h eged ne c'helfen-me hen ober. Me a zo savet var ar meaz, a blij d'ign an dud hag an traou divar ar meaz. Dudiusoc'h eo d'am skouarn klevet al labous o kana gae var bek he skour, eged iouc'herez paotred kear, savet ar banne d'ho fenn. Muioc'h a levenez a ro d'am c'haloun trouz ar mor braz, a-hed an aot, o ruilla ar biliennou an eil var gorre e-ben, eged klevet taoliou pao marc'h an Aoutrou o krozal var bave kear. Evelato n'oun ket evit miret da gounta d'eoc'h maro an Aoutrou Branellec.

An Aoutrou Jan-Mari Branellec a ioa ginidik a barrez Guisseny. E Kastel edo kure. Pa deuaz re a veac'h var ar veleien, e rankaz, evel ar ré-all, pe tec'het da Vro-Zaoz, pe mont azindan-guz, e riskl da veza dizoloet ha barnet d'ar maro. Re a boan a rea d'he galoun kuitaat tud hag oa karget anezho gand he Eskop, a berz Doue. Ha mar dache an oll kuit, piou ive-ta a roche ho zakramanchou d'an dud ?

An Aoutrou Branellec ne falvezaz ket gant-han tec'het kuit ; klask a reaz eun ti da guzet enn-han.

Neuze kerkouls ha breman ne d'eo na kaloun na feiz a vanke e Kastel. Tud ar gear-ze a zo bet, hag a zo atao stag ha stag mad ouc'h ho relijion. — Ra gendalc'ho ar re a zo breman da vale var roudou ho zud koz !

Pa oue klevet e chome an Aoutrou Branellec er vro, tregont e leac'h unan a ieaz da ginnik ho zi d'ezhan. Koulskoude, evel a c'houzoc'h, n'oa ket brao rei golo d'ar veleien. Mont a reaz da guzet da di intanvez an Aoutrou Le Guen. Hounnez, an itroun a galoun-ze, hanvet Anna Roussel, ginidik a Vrest, a ioa bet dimezet d'an Aoutrou Le Guen de Kerneizon, alvokad e Lesneven. Pa varvaz he fried, e teuaz, gand he femp kraouadur, da jom da Gastel. Ne ket red d'ign lavaret d'eoc'h oa eur gristenez vad pa'z eo guir e kuze beleien enn he zi.

Kuzet tud enn tiez, e kear, a zo diez, abalamour n'euz na kreier, na granchou, na sanaillou, na berniou kolo, na grac'hellou keuneud d'ho lakaat enn-ho. Petra a reaz an Itroun Anna Roussel evit kuzet an Aoutrou Branellec ? Freuza a reaz, er zolier, moger he zi ; ober a reaz eun toull doun avoualac'h da eun den da azeza, huel avoualac'h evit-han da zevel enn he za evit diskuiza. Da stanka an toull, e oue lakeat eur pres ledan, daou stalaf varnez-han ; euz a gein ar pres e oue lammet diou banell evit ober eun or vraz avoualac'h da vont er c'huz ha da zont er meaz eb direnka netra er gampr.

An diou banell a oue berreat dioc'h an daou benn evit ma viche eaz ho zenna kuit pa viche c'hoant ; d'ho harpa, enn diabarz, e veze lakeat, var stal ar pres, tri bern linseriou harp-oc'h-harp.

N'euz forz piou a viche eat er zolier, n'en diviche guelet netra, n'euz fors piou en diviche digoret ar pres, n'en diviche jamez sonjet e viche eun den kuzet er voger adren.

Eno oa kuzet an Aoutrou Branellec. Fouge a ioa enn Itroun Le Guen de Kerneizon, o kaout enn he zi eur belek hag a c'helle digeri da veur a hini dor ar Baradoz. Fouge a ioa enn-hi, siouaz ! ne badaz ket pell.

E kerik vian Rosko oa eun den klan, ha dre eno n'oa belek ebed, rak leun oa an tiez a zoudarded. Aoun o doa, paotred ar Republik, na viche kouezet dre eno ar Zaozon varnez-ho. Kouskoude an den klan en doa c'hoant da gomz eur ger

ouc'h eur belek araok kuitaat ar bek douar-man. Gouzout a reat dre eno oa chomet an Aoutrou Branellec e Kastel, gouzout a reat zoken edo e ti an Itroun Le Guen de Kerneizon; mez piou da zigas da Gastel? Kerkent ha ma veze guelet unan-bennag o tont euz a Rosko, e teue dek soudard var he lerc'h da c'houzout da beleac'h ez ea. Eun den, hanvet Jerom Salaun, a zonjaz skriva eul lizer hag her rei da eur c'hraouadur iaouank, Lan ar Moal, ne viche ket diskredet var-n-ezhan. Her gervel a reaz d'he di :

— Lan, eme-z-han, ha mont a rafez hep aoun ebed da Gastel ?

— Ia, mont a rafen ! Meur a veach dija oun bet o verza pesked e Kastel, ha n'em beuz ket bet a aoun.

— Breman evelse ez euz soudarded dre eno.

— Dre aman ez euz ive, hag, hep aoun ebed, oun meur a veach tremenet a-biou d'ezho hag hep tenna va c'halabousenn zoken.

— Eur paotr a galoun out, Lan; dont a ri, a gredan, a-benn euz da gevridi.

— Ia, Aoutrou Salaun, pe ne deuio den.

— Mad, sell, setu aman eul lizer hag a gasi da di an Itroun Le Guen de Kerneizon, a zo o chom e ru Karmez. Ne pezo nemed rei al lizer d'an Itroun ha dont kuit dioc'h-tu.

— An dra-ze ne ket diez da ober, hag, abarz eun anterheur aman, eman ho lizer e Kastel.

— Guell a-ze ! Araok mont enn hent, deuz da gemeret eun tamm bara hag amann ; an dra-ze a lakaio bole enn da zivesker.

— Ne raio ket a zrouk d'ign, evit guir, Aoutrou Salaun, rak moan eo va c'hof.

— Petra ? Ha n'ec'h euz ket debret da lein ?

— Eo, mez ne ket bet eul lein druz evelse.

— Ha perak-ta ?

— Perak ? P'edo va zad, va mamm, va diou c'hoar ha me o vont da zibri hor lein, euz digouezet enn ti pevar zoudard. Ranket euz bet rei d'ezho ho lod, rak naoun o doa, a lavarent, ha ne ket al lodennou bianna a zo eat gant-ho. Me am boa c'hoant da lavaret eun dra-bennag, mez va zad a luche ouzign ; guelloc'h e kave rei peoc'h, rak gant tud ken divergount, n'euz netra da c'hounit.

— Mad, trouc'h eun trouc'had mad a vara, laka amann varnez-han, ha bale da Gastel da gas al lizer-man d'al leac'h ma'm beuz her lavaret d'id.

Lan ar Moal a deuaz euz a Rosko hep na daolaz den ebed evez out-han.

Ken na en em gavaz e Kastel ne oue ket nec'het. Anaout mad a rea ru Karmez, mez er ru-ze euz tiez enn daou du, ha meur a hini a bep tu; pehini anezho eo ti an Itroun Le Guen de Kerneizon? M'en diviche c'hoaz anavezet, dre zell. an Itroun? Siouaz! ne gouie ket he anaout.

Teir pe beder gueach oa eat ha deuet a-hed ru Karmez hep kaout ar pez a glaske; kaout a reaz avad ar pez ne glaske ket.

Lan ar Moal n'en doa ket taolet evez ouc'h eur goaz hag a iea var he lerc'h, abalamour ma vele anez-han o vont goustadik a-hed ar ru, o sellet enn dro d'ezhan, hag o chom a-za pa gleve eun or pe eur prenestr-bennag o tigeri. Hennez, ar goaz-se, en doa divinet e ranke Lan ar Moal kaout eur gevridi bennag da ober.

P'edo o vont gand ar ru evit ar bedervet gueach, e teuaz ar goaz-se d'he gaout hag e lavaraz d'ezhan :

— Me gaf d'ign, dioc'h ar guel ac'hanoc'h, va faotr iaouank, emaoc'h o klask unan-bennag hag hoc'h euz eur gevridi da ober.

— Me? N'am beuz ket da. Me a zo aman o c'hedal va zad.

— O c'hedal ho tad n'emaoc'h ket, anat eo. Ne ket d'in-me eo d'eoc'h dont da lavaret gevier. Selaouit ac'hanoun : c'houi a zo a Rosko, dioc'h ho kuiskamant eo eaz her gouzout; me a zo euz a Gastel, — n'oa ket, ar gaouiad! — hag evelse omp euz ar memez bro. Me a c'hoar ervad ne ket brao doare an dud vad dre an amzer a ra, abalamour da-ze lavarit d'ign petra a glaskit ha me a zikouro ac'hanoc'h da zont a-benn euz ho mennoz.

Hag en eur gomz er c'hiz-se en doa ear eur zantik.

Lan ar Moal her c'hredaz. Tenna a reaz euz he vruched lizer an Aoutrou Salaun, hen diskouez a reaz d'ezhan.

— Va bugel, eme ar goaz fallakr, he-man, al lizer-man, a zo d'an Aoutrou Branellec, belek, kuzet e ti an Itroun Anna Roussel, intanvez an Aoutrou Le Guen de Kerneizon. Ti an Itroun-ze eo an hini a zo du-hont, enn tu deou, eur skalier mean evit mont ebarz. Kasit al lizer d'an ti. Arabat eo d'eoc'h lavaret ho pezo komzet ger ebed ouz-in-me, rak eur goall dro a c'helfac'h ober d'ign; breman ne ket brao fiziout e den.

Lan a droaz kein ker buan, hag, en eur vont varzu ti an Itroun Le Guen, e lavare out-han he-unan :

— Mad, mar deuz tud fall er vro, euz ive tud vad !

Ar paour keaz Lan ne gouie ket en doa guerzet he genvroiz.

An Itroun Le Guen a zavaz raktal d'ar zolier, a zigoraz ar pres var an Aoutrou Branellec hag a roaz d'ezhan al lizer.

A veac'h en doa an Aoutrou Branellec digoret he lizer, m'oue klevet dor an ti o tigeri ken na strake, ha bouteier ar zoudarded o toumpal var mein-glaz al leur zi. Kenta a rejont oue prenna an or var ho lerc'h, ha gervel mestrez an ti a gouient da anaout mad, rak pell a ioa e taolent evez out-hi abalamour m'oa bet diskuillet d'ezho evel kuzerez beleien ha noblanz dizent ouc'h lezennou ar Republik.

An Itroun Le Guen, o klevet an trouz, a ziskennaz d'an traon. O komz out-hi, ar c'habiten a lavaraz :

— Te, sitoianez, eo intanvez ar Guen, bet alvokad e Lesneven ?

— Ia, me eo Anna Roussel, intanvez an Aoutrou Le Guen de Kerneizon.

— Les da noblanz a gostez, hag ive da Aoutrou, breman n'euz nemed sitoianed.

— Me a zo bet desket d'ign komz er c'hiz-se.

— Mad, me a ia da zeski d'id traou-all. Aman, enn da di, e kuzez eur belek ?

— Me, Aoutrou, eme an intanvez, glac'haret ha nec'het enn he c'haloun, hep hen diskouez evelato.

— Ia, te ; ha zoken me a lavaro he hano d'id, mar kerez.

— Mar gouzoc'h kement-all a draou, perak dont d'ho goulen diganen-me ?

— Pebez maouez divergount ! Lavar d'eomp raktal e peleac'h ec'h euz kuzet da velek.

— Pa ouzoc'h zoken he hano, e tleit gouzout ive mechanz e pe gorn euz an ti eman.

— Ah ! ne fell ket d'id, pez louz, hen ziguzet d'eomp ! Bez dinec'h, ni her c'havo, ha d'id-te e vezo goasoc'h.

An Itroun Le Guen n'oa ket dinec'h, evit guir ; evelato n'oa ket re nec'het ken nebeut ; meur a veach oa bet a-ziaraok, enn he zi, furch ha klask da veleien, ha bep tro e doa gellet tenna he spillen euz ar c'hoari. Enn dro-man e kave d'ezhi e deviche gellet ober ar memez tra. Siouaz ! ne

gouie ket en doa Lan ar Moal diskouezet he lizer da unan a ioa var ar ru.

Klasket e oue er gegin, enn diou zal, er pors, etouez ar c'heuneud hag e klud ar ier. Ne oue kavet den, rag gouzout a rit ne ket eno edo an Aoutrou Branellec.

— Ma n'eman ket d'an traon, eman d'an neac'h, eme an hini en doa guelet al lizer, rak enn ti-man eman.

— Savomp d'an neac'h, eme ar c'habiten, ha te, sitoianez, sao araok.

An Itroun Le Guen a zavaz d'ar zolier; ar zoudarded a zavaz var he lerc'h hag ho zabrinier a ziridigne, dre ma'z eant, enn eur steki ouc'h ho divesker.

Seiz kambr a ioa; ho zeiz e ouent furchet kerkouls hag ar c'halatrez, hag atao ne gavet den ebed. Koulskoude oa freuzet an oll gueleou, digoret an oll armeliou! Ar c'habiten a skrabe he benn, nec'het oa....

— Enn ti-man eman koulskoude, eme adarre an hini en doa guelet al lizer. Ne c'hell ket tec'het na dre an doen na dre ar prenestrou, rak soudarded a zo er meaz o tiouall tro-var-dro d'an ti. Daoust hag hen a ve kuzet adren eun armel-bennag? Distagomp anez-ho dioc'h ar voger ha digasomp anez-ho e kreiz ar c'hamprou.

— Greomp-ta, eme ar c'habiten, ne gouie ket petra da ober ken.

Enn dro-man an Itroun Le Guen a gollaz he liou: he c'haloun a lamme a lammou pounner enn he c'hreiz; he divesker a blege a zindan-hi; great oa gand an Aoutrou Branellec, ha gant-hi ive, siouaz!

Er gampr kenta ne oue kavet netra, nag enn eil ken nebeut. Enn drede, p'edot o tiloc'h ar pres m'oa kuzet an Aoutrou Branellec adren d'ezhan, an Itroun Le Guen a rankas azeza var eur gador; he c'haloun a ioa o vont da vankout d'ezhi; evel eul luc'hedenn a dremenaz dirak he daoulagad....

— Kabiten, kabiten, eme ar zoudarded en eur grial, aman ema, aman ema ar belek a glaskomp!

— Diouallit na dec'hfe.

— Ne raio ket, eme daou zoudard, en eur sacha an Aoutrou Branellec e-kreiz ar gampr.

— Ac'hanta, den fall, belek milliget, eme ar c'habiten o rei eur buntad d'an Aoutrou Branellec, setu te dizoloet! Breman e ranki renta kount euz da c'hoall-oberou.

— Euz va goall-oberou ? Ne gredan beza great netra fall e-bed.

— Nec'h euz great netra fall ebed ? Diskouezet e vezo d'id.

— Soudarded, stagit he zaouarn adren he gein d'ar belek fallakr-se ha kasit-hen var eeun d'ar prizoun.

Pevar zoudard a grogaz enn Aoutrou Branellec hag her c'hasaz gant-ho.

— Ha te, maouez penn fall, eme-z-han o trei ouc'h an Itroun Le Guen, te a deuio ive ganeomp-ni dirak al les-varn, rak mar d-eo difennet d'ar veleien dizent chom er vro, eo ive difennet d'an oll rei kuz ha golo d'ezho ; al lezen her lavar.

An Itroun Le Guen de Kerneizon e doa pemp kraouadur, c'hoaz iaouank-flamm, pevar map hag eur verc'h. Lammet eur vamm digant he bugale, oh! na krisa tra! Gouzout a rea e doa great eun torfet braz hervez paotred ar Republik, ha n'e doa nemed ar maro da c'hedal. Ne falgalounaz ket evit-se. Araok mont kuit euz he zi, e c'halvaz he bugale d'he c'haout evit kimiada diout-ho ha rei d'ezho he bennoz diveza ; mez ar c'habiten ne lezaz ket ar vugale da dostaat ouc'h ho mamm! Eur galoun houarn ha dirr a ioa enn he greiz!

Prosez Anna Roussel, intanvez an Aoutrou Le Guen de Kerneizon, ne badaz ket pell. He madou a oue lammet digant-hi ha roet d'ar Republik ; hi a oue barnet da veza kaset da eur vro a-bell, hanvet Kaienn, d'al leac'h ma kaser breman ar galeourien.

Edo enn Oriant o c'hedal eul lestr da vont enn hent, pa deuaz ar maro da Robespierre, spountaill an dud vad.

Robespierre a oue diskaret gand re-all n'oant ket kals guelloc'h evit-han hag o doa c'hoant da gaout he gark. Hounnez eo giz ar Republik ; *c'hoari kas ar falla er meaz.*— An oll a c'hoar peger buan e redaz dre bevar gorn Franz kelou maro an den kriz-se, en deuz lakeat skuilla kement a c'hoad enn hor bro. Kelou ar maro a vez atao eur c'helou a gaon ; enn dro-man oa eur c'helou a laouenedigez dreist-oll enn hor bro-ni, rak edot o paouez dibenna, e Montroulez, Mari-Juliana Jigant, leanez e Landreger ; an demezel Kerlean, a Daole ; Perrina ha Juliana Demaret, he c'hoar ; Barba Jago ha Modesta de Forsanz, evit beza epken kuzet beleien.

An Itroun Le Guen a oue laosket da vont kuit euz he frizoun. Distrei a reaz da Gastel da gaout he bugaligou....

P'en em gavaz enn he zi, e leac'h an arrebeuri pinvidik a

ioa enn-han p'oa eat d'ar prizoun, ne gavaz nemed tammou koz-gueleou; evel e ti ar re baour, hag e-kreiz al leur-zi, Mari Toullek, he flac'h, o kas, buanna ha guella ma c'helle, he c'harr-neza enn dro, evit gounid boued d'he femp kraouadur.

N'e d-an ket da esa kounta d'eoc'h distro an Itroun Le Guen d'ar gear, traou a zo hag a zant ar galoun, mez ne c'heller ket ho c'hounta. Goude beza komzet en eur vouela gant joa ouc'h he bugale, stardet anezho var he c'haloun, ha roet d'ezho bep a bok karantezuz, e chomaz eur pennad, evel sebezet, da zellet out-ho. Beac'h e doa kredi he daoulagad. Distro oa adarre-ta da Gastel!!! — Goude-ze e lammaz a dro-vriad enn dro da c'houzouk Mari Toullek; hag ar plac'h hag ar vestrez a jommaz eur pennad eb gellout lavaret ger, ker gounezet oa ho c'halounou. Na pebez maouez oa ive houn-nez, ar Vari Toullek-se!

Evel emaoun o paouez lavaret d'eoc'h, hag evel m'her guelfot bremaik e barnedigez an Aoutrou Branellec, oll madou an Itroun Le Guen de Kerneizon a dlie mont gand ar Republik. Ar zoudarded ne zalejont ket da ober ti goullo. Kerkent ha m'oant eat er meaz euz an ti, Mari Toullec a gemeraz ar pemp kraouadur enn dro d'ezhi hag a lavaraz d'ezho :

— Bugale, ne vezit ket nec'het, me a c'hounezo boued d'eoc'h ken na deuio ho mamm enn dro. Ho mamm a deuio d'ar gear, kredit ac'hanoun, rak ni ne ehanimp da bedi Doue evit-hi, ha Doue a zelaouo ouc'h hor peden. Hen en deuz bet eur vamm ive, ar Verc'hez Vari, hag evelse e c'hoar pegement a garantez a zo e kaloun eur bugel oc'h he vamm. Sec'hit ive-ta ho taelou, hag en em daolomp dioc'h-tu d'an daoulin.

Peger kaer taolen eo taolen Mari Toullek, ha pemp kraouadurik iaouank enn dro d'ezhi, o pedi Doue evit ho mamm, enn eun ti ne deuz enn-han nemed ar peder voger enn noaz!

Araok ma teuaz an noz, Mari Toullek e doa klasket eur guehenn golo hag eur pallenn-bennag evit ober gueleou da vugale an Itroun Le Guen de Kerneizon.

Antronoz vintin, mintin-mad, araok m'oa dihunet ar vugale, Mari Toullek a ieaz da di Renea Riou, he amezegez.

— Renea, eme-z-hi, c'houi a zo eur vaouez a relijion, rak, araok ma rankaz hon Aoutrou 'nEskop tec'het da Vro-Zaoz, c'houi a veze o renka ar c'hadoriou er gathedral abarz an

ofern, hag ouc'h ho destum enn eur bern goude gousperou. Abalamour da-ze e c'hellan komz ouz-hoc'h eb aoun ebed.

— Ia, o va Doue! eme Renea ; goulennit digan-en ar pez ho pezo izoum. Kement a zo em zi a roign d'eoc'h a galoun vad, rak gouzout a ran ar pez a zo en em gavet gand an Itroun Le Guen de Kerneizon, ho mestrez.

— C'hoant am beuz da c'hounid ho boued d'ar pemp kraouadur a zo chomet gan-en. C'houi a c'hounid ho para en eur neza gand ar c'harr ; mad, me am beuz c'hoant da ober evel-d-hoc'h.

— En eur neza gand ar c'harr n'euz ket kals a c'hounidegez, evelato e c'heller beva.

— Ia, mez n'em beuz karr ebed, hag e teuan da c'houlen unan digan-e-hoc'h mar hoc'h euz daou ; ar falla a vezo mad avoualac'h evidoun.

— Daou garr am beuz, a drugare Doue, ha ne ket ar falla a roign d'eoc'h, rak muioc'h a dud hoc'h euz da veva eged oun-me.

— Doue r'ho pinnigo, Renea Riou, c'houi hag ho tud!

— Ouc'hpenn-ze, digouezet mad kenan oc'h. Deac'h diveza, merour an Aoutrou de Kermoysan, a vaner Kerandraon, a ioa bet o tigas d'ign samm he loan a lin da neza, ar c'henta ar guella. Me gred eo evit ober dillad d'an Aoutrou, a zo kuzet dre eno enn tu-bennag.

— Oh! roit peoc'h, Renea, gand aoun da veza klevet.

— N'ho pezet ket a aoun, den n'hor selaou. Mad, breman pa vezimp diou o neza, ez ai an hanter buanoc'h al labour enn dro.

— Bennoz d'eoc'h, Renea, ha meuleudi da Zoue, ne zilez ket va femp kraouadurik. Selaouet en deuz dija ouc'h va feden!

Mari Toullek a zammaz he c'harr-neza var he skoaz, a gemeraz eun ordenn lin a-zindan he c'hazel, hag a deuaz d'ar gear.

Pa zihunaz ar vugale, ez ea ar c'harr enn dro, ha dija peder verzid goloet a neud a ioa var marc'h ar c'harr...

N'e d-an ket da gounta d'eoc'h petra zonjaz ha petra lavaraz ar vugale o velet ho flac'h o neza, hag hi enn eur guele ken dister ; re iaouank oant evit gouzout mad ar pez a ioa c'hoarvezet gant-ho. Pa c'houlennent ho mamm, Mari a lavare d'ezho lavaret ho fedennou evit he digas enn dro, hag ar vugale a bede Doue.

N'eman ket em mennoz kounta d'eoc'h ken nebeut deiz evit deiz buez Mari Toullek hag ar pemp minorik. Teir gueach bemdez, d'an nebeuta, e teue ar vugale da zaoulina enn dro d'ar c'harr; pedi a reant evit ho mamm. Mari a gase atao epad an amzer-ze ar c'harr enn dro; izoum neza e doa; ne chane ken na deue an noz. Neuze d'he zro ec'h en em strinke d'an daoulin hag e pede kalounek evit he mestrez.

Tud fall, tud digaloun, digouezet e Kastel epad an dispac'h, a vele gand poan Mari Toullek o c'hounid bara d'ar pemp kraouadur, hag a ginnigaz d'ezhi brasoc'h pae, guelloc'h bevanz, ma karche dilezer ar pemp minor ha mont d'ho c'hear da labourat. Tud kriz! N'oant evit barn da boan ebed ar pemp kraouadur, rak re iaouank oant; c'hoant o doa, a-vad, d'ho lakaat da vervel gant an naoun. Mari Toullek, kredi a c'hellit, ne zelaouaz ket anezho; kender'hel a reaz da neza ha da jom gand ar vugale, ken na en m gavaz ho mamm er gear.

Na vezit ket ive-ta souezet o velet karantez etre an diou vaouez-se.

Pa zistroaz d'ar gear an Itroun Le Guen de Kerneizon, ar Republik a zistaolaz d'ezhi eul lodenn vraz euz he madou, hag evelse ne oue ken, ken tenn var Mari Toullek, hag ar vugale o deoue guelloc'h bevanz ha boukoc'h guele.

Dembrest goude m'oa en em gavet e Kastel, an Itroun kalounek-man en em lakeas adarre da guzet beleien, hag e deoue, enn dro-man, an eur-vad da jom eb beza tizet. Ar republikaned a ioa torret var-n-ezho marteze, ho c'hrizder n'oa ket ive marteze ker garo; mez me gred ar penn-kaoz euz an eur-vad-ze, eo Doue epken he c'hase hag he digase, dioc'h m'oa red, evit he miret dioc'h ar zoudarded, hag a lakea anezhi da veza enn eul leac'h, pa vichet oc'h ober klask d'ezhi enn eul leac'h-all. Ar pez a zo guir eo e talc'haz ar vicher riskluz-se, ker riskluz ma c'helle he c'has d'ar maro, betek ar peoc'h.

An Itroun Le Guen a roaz da Vari Toullek peadra da veva enn he baz; evelato, hou-man ne falvezaz ket d'ezhi kuitaat ar vugale e doa bevet; mont a reaz da Vrest gand unan anezho. Enn he c'hozni, brevet he c'horf gand ar remm, e c'hoanteaz kaout gant-hi he nizez Franceza. Ar pez a c'hoanteaz a oue great. Marvet eo dre gozni.

An Itroun Le Guen de Kerneizon e deuz bevet ive betek ar gozni an hirra.

— N'em beuz ket a aoun rak ar maro, emez-hi, rak an Aoutrou Branellec, merzeriet evit ar feiz, a deuio da zigeri d'ign dor ar Baradoz.

Nann, ne doa ket a izoum da gaout aoun rak ar maro, rak digor, ha digor-braz, e kafche dor ar Baradoz. — Ha n'oa ket ive hi he-unan merzerez ?

Bugale vian an Itroun Le Guen de Kerneizon a zo, evit an darn-vuia, o chom e Brest. Unan anezho a zo chalouni e Kemper, he c'hoar a zo leanez : ho daou var hent eeun ar Baradoz.

An Aoutrou Branellec ne oue ket pell he abadenn. Ne zalcaz ket da veza kaset da Vrest, el l'eac'h m'oue barnet d'ar maro. Merzeriet eo bet, var leur-gear Brest, d'ar Iaou-Gamblid, 17 a viz ebrel, er bloaz 1794. — Kaera deiz evit eur belek da vont d'an env gand an Aoutrou Doue !...

Enn derveziou araok oa bet c'hoaz lakeat d'ar maro e Brest, an Aoutrou Coz hag an Aoutrou Drevez, kure Recouvranz. Var leur-gear Lesneven, er zizun var-lerc'h, e oue dibennet an Aoutrou Habask, kure Plourin, hag an Aoutrou Guillou Petoun, kure Kerlouan.

Ne d-an ket da gounta d'eoc'h merzerinti an Aoutrou Branellec. Leun a nerz hag a feiz, ne grenaz ket dirak ar maro. Ar ganaouen a zo aman varlerc'h, savet gant-han enn he brizoun, enn derveziou araok mervel, hen diskouezo d'eoc'h guelloc'h eged va c'homzou, rak kanaouennou evelse ne c'hellont ket beza savet gant tud hag o deuz aoun.

Mez araok kana d'eoc'h kanaouen an Aoutrou Branellec, ez an da lakaat dirak ho taoulagad he varnedigez d'ar maro. Ar varnedigez-man a ziskouezo d'eoc'h eur veach c'hoaz pegement a garantez o deuz ar republikaned oc'h relijion Jesus-Christ. He rei a ran d'eoc'h ger evit ger, gant he brezounek fall, evit diskouez em beuz c'hoant da gounta ar virionez. Ha mar deuz unan-bennag ha ne gredfe ket va lavar, n'en deuz nemet dont d'am c'haout, ha me he diskouezo d'ezhan, ger evit ger, evel m'eo skrifet aman.

---

# BARNEDIGUEZ

## **Rentet dre an Tribunal revolutionner**

*Etablisset e Brest hevel ouc'h hini Paris*, dre pehini a discloeryet *Yan-Mary Branellec*, bœlecq rebell, beza bet sujed d'an deportacion (casset ha dalc'het en ul leac'h merquet); dre gonsequanç a ordren e vezo livryet diouc'h-tu d'an executer euz ar barnediguezou criminal evit beza laqueat d'ar maro ebars ar 24 heur;
Condaoni a ra *Anna Roussel*, intanves *Le Guen*, cuzereus eus al lavaret *Branellec*, d'an deportacion;
Ha discloeria a ra o madou acquisytet d'ar Republik.

Eus an 28 germinal (mis ar sean), ar bloas 2 eus ar Republik Franç, unan ac indivisibl.

*En hano ar bobl a Franç,*

An Tribunal en deveus rentet ar barnediguez a heul :
Guelet dre an tribunal revolucionner, etablisset e Brest, an act a accusasion dresset dre an accuser publiq en e guichen,
A enep *Yan-Mary Branellec*, bœlecq, oaget a 37 bloas, guinidicq eus a Guisseny, o chomm e Porz-Leon, hag a enep *Anna Roussel*, intanves *Le Guen*, oaget a 44 vloas, pehini a vef eus e leve, guinidicq eus a Vrest, o chomm e Porz-Leon, departamant a Finistère.
Eus a behini act a accusacion e heul ama an tenor :
Josef-Frances-Igneau Donzé-Verteuil, accuser publiq e quichen an tribunal criminal dreist-ordinal ha revolucioner asezet e Brest,
A espos penaus, ar C'homite a surveillanç eus a goumunen Sant Pol a Leon, en eur beza bet dalc'het klos an hanvet Branellec, hag intanves Le Guen, varlerc'h un denonciacion great en o enep ; ar c'henta evel bœleq rebell nan deportet ha cavet var terouer ar Republiq ; an eil, evel e beza cuzet en e zy : digouezout a ra eus ar peçziou roet d'an accuser publiq hag a sellont oud an affer-se :
1° Penaus, an decq nivôse diveza (mis an erc'h), ur membr eus al lavaret Comite a surveillanç, compagnunequeet eus

ı ur goard eus ar municipalite, en eur beza antreet e demeu-
·anç an intanves Le Guen, o deveus arretet ur particulier
suspedet da veza eur bœlecq rebell, pehini en deveus dis-
:lœriet dezo en em henvel Yan-Mary Branellec, ama dia-
raucq cure eus ar Minihi, ha beza abavoue tri dervez e ty
an intanves Le Guen, en ur gabinet;

2° Penaus, ebars en enterrogator subisset dre an intanvez Le Guen, yvez diracq unan euz ar barneuryen eus an tribunal, hi e deveus anzavet, ec'h anaveze Branellec abars ar revolucion; penaus e houye n'en devoa ket great he lé; penaus oa chommet en e zy abavoue ar sadorn, beteg al lun da beder heur diouc'h ar pardaëz; ha penaus ez oa er moumend-se ez oant bet arretet assambles.

Dioud hac hervez an espos-mâ, an accuser publiq en deveus dresset ar presant accusacion, quen a enep al lavaret Yan-Mary Branellec, quen a enep al lavaret Anna Roussel, intanves Le Guen; ar c'henta, evit, pa voa bœlecq, nan great e lé, nan beza oboïsset d'al lesenn var an deportacion, hac en dispris anezi beza chommet var terouer ar Republiq, ha beza hi bet cavet cuzet ebars ty al lavaret intanves Le Guen. Pe evit tra an accuser publiq, en em reserf goude ma en devezo great certenya ar paridiguez, da requedi a enep al lavaret Branellec an execucion eus al lesenn eus an tregont vendemiaire (mis ar vendaich). Hac al lavaret Anna Roussel, intanves Le Guen, evit beza miret dre guz en e zy, al lavaret Branellec, en eur anaoud aneza evit bœlecq rebell.

Pe evit tra an accuser publiq a requed penaus, dre an tribunal assamblet, e vezo roet act dezan euz ar presant accusacion-ma pehini a zoug a enep Yan-Mary Branellec, ama diaraucq bœlecq accustumet euz a barrez ar Minihi, euz a Sant Pol a Leon; hac Anna Roussel, intanves Le Guen, e demeuranç e Sant Pol, dalc'het en ty a arret, lavaret ar C'hastell e Brest; ha dre gonsequançz, e vezo ordrenet penaus, dre an hucher an tribunal, dougueur eus an ordrenanç da zigouëzout, al lavaret Branellec hac intanves Le Guen bez e vezint quemeret dre gorf, arretet hac ecrouet el lavaret ty a arret, evit chomm enna evel en ty a justiç : ha penaus al lavaret ordrenanç a vezo roet da c'houzout quen d'ar municipalite eus a Vrest, quen d'an nep accuset.

Great e cabinet an accuser public, ar pemp var-n'ugent germinal (mis ar séan), an eil bloaz eus a Republiq Franç, unan hac indivisibl.

*Sinet :* DONZE-VERTEUIL.

An ordrenanç a grog-korf rentet er memès deiz dre an tribunal a enep Yan-Mary Branellec hag Anna Roussel, intanves Le Guen.

Ar procès-verbal eus a ecrou o phersonnaichou e castell Brest, evel ty a justiç.

An disclœracion eus an testou, pehini a zoug penaus an accuset a zo presantet dezo en audianç dindan an hano a Yan-Mary Branellec, a so ervad en eur feçounn real Yan-Mary Branellec ama diaraucq bœlecq e Sant-Pol-a-Leon, ha nan great e lé ha penaus ec'h anavezont aneza evit-se.

An disclœracion eus ar jury pehini a zoug ez eo certen penaus epad nivose diveza (mis an œrc'h), ez eus bet coumettet eur c'huz euz a veleyen rebell, ebars communen Sant-Pol a Leon, penaus Anna Roussel, intanvez Le Guen a so quendrec'het da veza autor ha quendorfetourez eus an drouc-ober-se.

An tribunal, goude beza clevet an accuser publiq var an applicacion eus al lesenn,

Disclœrya a ra al lavaret Branellec quendrec'het da veza bœlecq rebell, hag er c'hiz-se beza bet sujed d'an deportacion ; dre gonsequanç ordren a ra penaus e vezo livryet diouc'htu d'an executer euz ar barnidiguezou criminal evit beza laqueat d'ar maro ebars er peder heur var-n'uguent var plaçzenn Triomphlou ar bobl eus ar goumunen a Vrest, hervez an articlou 5, 10, 14 ha 15 eus a bere eus bet great lennadur, hac ez int concevet en termenyou-ma :

« Art. X. — Bez int disclœryet sujed d'an deportacion,
» barnet ha punisset en hevelep guiz-se, an esqibyen, an
» diaraucq-ama arc'hesqep, ar persouned conservet en o
» fonccionou, ar viqeled eus an esqibyen-se, ar supe-
» ryoled hac an directored euz ar semineraou, ar viqeled
» eus ar c'hureed, ar professored eus ar semineraou hac
» eus ar c'hollaichou, an instituteuryen publiq, hac an
» nep o deveus prezeguet, ebars e nep peb ilis eve, abavoue
» al lesenn eus ar pemp c'huevreur 1791, pe ré n'o devezo
» quet great al lé ordrened dre an articl nao ha tregont eus
» an decred an 24 gouere 1790, ha reglet dre an articlou
» unan var-n'ugent hag eiz ha tregont eus ha hini an daou-
» zecq eus ar memès mis, ha dre an articl daou eus a lesenn
» an nao var-n'uguent mis du eus ar memès bloas, pe o
» deveus en em dislavaret aneza, ha pa o deffe memès prestet
» ho lé abavoue o dislavar ; an oll tud a ilis quen cloër quen

dindan reiz, breudeur licq, pere n'o d'eus quet satisfyet d'an decregeou eus ar 14 eaust 1792 hac 21 ebreul diveza, pe pe re o deveus dislavaret o lé; hac er-fin an nep oll pe re a zo bet dinonced, pe disculyet evit caus a zroug-oberyou a enep ar vâm-bro, pa vezo bet cavet mad an dinonciacion, hervez al lesenn eus al lavaret deiz 21 ebreul.

» Art. XIV. — An dud a Ilis eus a bere ez eus bet parlantet en articl X, pe re, cuzet e Franç, n'int quet bet ambarquet evit ar Guyanne eus a Franç, bez e vezint dalc'het, ebars an decq dervez eus a bublicacion, pe a embann eus ar presant decred-ma, d'en em renta d'an administracion eus an departamanchou a sell oud-ho, pe re a guemero ar musurajou necesser evit o arrestacion, ambarqamant ha deportacion, hervez an articl daouzecq.

» Art. XV. — An tremen-se achuet, an nep pe re a vezint cavet var an terouer eus ar Republiq, bez e vezint cunduet d'an ty a justiç, eus an tribunal criminal eus o departamant, evit beza eno barnet hervez an articl V.

» Art. V. — An nep eus an dud a ilis-se pe re a deui da antren adarre, an nep a so dija antreet var terouer ar Republiq, bez e vezint casset d'an ty a justiç euz an tribunal criminal eus o departamant ebarz e spaçz pehini e vezint bet arretet, ha goude beza souffret an enterrogator, eus a pehini e vezo dalc'het remerq, bez e vezint ebars ar 24 heur, livryet d'an executer eus ar barnidiguezou criminal, ha laqueat d'ar maro, goude ma o devezo ar barneuryen disclœryet penaus ar re dalc'het ez int quendrec'het da veza bed sujed d'an deportacion. »

Condauni a ra al lavaret Anna Roussel, intanvez Le Guen, d'ar boan eus an deportacion, hervez an articl 19 eus al lesenn an 30 vendemiaire (mis ar vendaich diveza) eus a behini ez eus bet great lennadur hac a so concevet evelhen :

« Art. XIX. — Holl citoyan pehini a roï diguemer e cuz da ur bœlecq sujet d'an deportacion, a vezo condaunet d'ar memès poan. »

Disclœrya a ra ar madou eus al lavaret Branellec hac eus al lavaret intanves Le Guen acquisytet ha sœziset da profid ar Republiq, hervez an articl 16 eus al lesenn an 30 vendemiaire eus a behini ez eus bet great lennadur, ha pehini a zo concevet evel-hen :

« An deportacion, an dalc'h hirbadus, hag ar boan eus

» ar maro, prononcet hervez an disposicionou eus ar pre-
» sant lesenn, a zougo confiscacion eus ar madou. »

Ha c'hoaz hervez an articl II eus al lesenn an 10 meurs, eus a behini eus bet great lennadur, pehini a so concevet evelhen :

« Ar madou eus an nep a so condaunet da boan ar maro
» bez e vezint acquisytet d'ar Republiq, hac e vezo pour-
» veat da vevanç an intanvezet hac ar bugale, ma n'o deveus
» ket a vadou a leac'h-all. »

A ordren penaus e diligeançz an accuser publiq ar present barnidiguezou-ma, bez e vezint executet, da c'houzout : a enep al lavaret Branellec ebars er peder heur var-n'ugent var ar blaçzenn publiq eus a Driomphlou ar bobl eus ar goumunen-man, hac a enep al lavaret intanvez Le Guen ebars ar berra dilès, ha penaus e vezint emprimet, embannet ha placardet e gallecq ebars er Republiq en-oll d'an-oll, hac e brezounecq ebars an departamant 'a Finistère.

Great ha prononcet an 28 germinal (mis ar séan) eus ar bloas daou eus a Republiq Franç, unan hac indivisibl, en audianç publiq eus an tribual, dre ar citoyanet Per-Loys Ragmey, presidant ; Josep Palis ha Yan-Corneille Pasquier, barneuryen, pe re o deveus sinet an original eus ar presant-ma gand ar greffier.

*En hano ar bobl a Franç,*

Bez eo ordrenet d'an oll hucheryen, requeret var guement-ma, da ober laqaat ar barnidiguez-ma da execucion ; d'ar goumandantet ha d'an officeuryen euz an nerz publiq da rei sicour pa vezint requeret hervez al lesennou, ha d'ar gommisseret eus ar galloud executif da zerc'hel an dourn varneza. E feiz a be tra ar presant barnidiguez-ma a so bet sinet dre ar presidant eus an tribunal, ha dre ar greffier.

*Sinet :* Ragmey, presidant.
Quemar, greffier.

E Brest, e ty Audran, imprimer eus ar Representantet.

Setu aman breman kanaouen an Aoutrou Branellec. Ne gaf ket d'ign o defe ar verzerien genta savet kaeroc'h kanaouen araok mont d'ar maro. An Aoutrou Branellec ne ket nec'het gant-han he-unan ; dilenn a ra ar maro, he vuez a ro a galoun vad evit difenn he greden. Ne d-eo nec'het nemed abalamour d'an intanvez e deuz roet digemer d'ezhan ; ne d-eo glac'haret nemed abalamour d'he vreudeur o deuz dilezet lezennou an Aviel.

Kanaouen an Aoutrou Branellec a vez kanet var don *hymm* ar verzerien : *Sanctorum meritis*.

## KANAOUEN

### An Aoutrou BRANELLEC

---

Ar varn a zo douget
N'ez euz mui a dermen ;
Dilenn zo d'ign roet
A zaou gand al lezen :
Pe dinac'ha ar feiz,
Pe beza dibennet.
O kinnig ha kriz ha kalet !

Me zilenn ar maro,
Euz a greiz va c'halon ;
Ha me a gemero
Ar guir relijion,
'Lec'h heuil lezen direiz
Eur Gambr (1) kontammet oll,
Ha mad da gas ar vro da goll.

Va goall ha va zorfed
Dirak an nasion,
Eo ma em beuz prezeget
An Aviel guirion,
Tamallet al lezen
Da veza chismatik,
Hag ouc'hpenn ive, heretik.

Ne brezegan netra,
Ne ket guir, kristenien ?
Gand va goad her sina
Me her raio laouen ;
Mez, enep eur c'hontamm
Hag eur c'hontamm goalluz,
A ro ar maro peur-baduz.

---

(1) An *Deputeed* a ioa e Paris oc'h ober lezennou.

Pobl, ouzit 'm beuz truez,
Eur veac'h c'hoaz kent mervel,
Kuita da zallentez,
Dalc'h mad d'an Aviel.
Goa! goa! ha mil gueach goa!
D'an nep n'hen heulio ket,
Rak, ep mar, e vezo kollet.

Digor da zaoulagad
Kren, ha deuz da euzi,
Me a ia gand va goad
Da ziskouez da fazi.
Ia, ia, evit va feiz,
Difenn ar virionez
Tud direiz, me ro va buez.

Lavar c'hoaz, mar kerez,
Den diboell ha digar,
Ez eo, var digarez
Kaout madou an douar,
Am beuz bet dinac'het
Da doui lealded,
Ha gouzaon poaniou ker kalet.

Mez perak, va Doue,
Klaskout en em venna,
Dirak tud didrue,
Tud an disleala,
Heretiket direiz,
A zismantr gand drougiez
An Iliz hag ar gristeniez.

Selaou, te, breur divad,
Breur difeiz ha diboell,
Krial a ra va goad
Evel hini Abel,
Venjanz enn da enep,
A enep da zis-fe,
Betek tron an Aoutrou Doue,

Breur kri ha disleal,
Ha te c'hell c'hoaz difenn
Eur gelen ker gadal,
Ha ker garo lezen?
Gand Satan 'out trec'het,
Mar deuez c'hoaz da heulia
Mac'herien a deu d'am laza.

Eur veach c'hoaz, va breur ker,
Saveta da ene :
Heuil Iliz hor Zalver,
Ha dilez prim da le,
Mammen euz da zizeür
Ha da zaonedigez,
Ha kevret dizeür ar bobl kez.

Ped mil a eneou
'C'heuz a vreman kollet,
Dre hoc'h oll goall skoueriou,
Te ha da vignouned!
Touerien fall, direiz,
Dre oll e rit brezel
Da Jezuz, d'he Iliz santel.

Eur veach dilezet
Gant ho kraz, va Doue,
Evel dour 'vez efet
A bep seurt fallente:
Arruet 'barz al lonk
Ar pec'her kaledet,
Ha! ped goall a zo gant-han gret!

Sklerait ho daoulagad,
Va Doue, d'ar re zall;
Enn abek d'ar re vad,
Espernit ar re fall:
Lakit, mar plij ganeoc'h,
Mar d'eo ho madelez,
Ar peoc'h en hor rouantelez.

Gand ho kraz, va Jezuz,
Me c'houzanvo laouen,
Pep seurt poaniou grevuz,
Kounnar va bourrevien.
Me a varvo enn Iliz,
Va c'horf 'iel d'ar maro:
Hogen va feiz a c'hounezo.

Ra zeuio va maro,
Jezuz, Salver ar bed,
Da rei ar peoc'h d'am bro
Ha c'hoaz ar sioulded;
Ma vezo hoc'h hano,
Keit-all 'zo blasfemet,
E pep bro gand an oll meulet.

Ia, dre vir, va Doue,
Me ra gand levenez,
Euz va c'horf, va bue,
An azeulidigez:
Bezet d'eoc'h dudiuz
Pardouni, me ho ped,
Tud kabluz ha tud dirollet.

Va brasa kalounad
O kuitaat ar bed-man,
Eo ma'z oar ken divad
Ma'z eer da gastiza
Va madouberourien,
Va brasa mignouned,
'Vit va beza digemeret.

Kaloun hag habaskded,
Intanvez, bugel paour,
Doue en deuz voestlet,
Evit eur banne dour,
Roet enn he hano,
Gobr kaer ha dudiuz,
Ebarz er vuez peur-baduz.

Kimiad, pobl a Gastel !
Kimiad, penitánted !
N'en em velfomp ken pell.
Dalc'hit d'ar feiz bepred :
Nep a goll he vuez
'Balamour da Zoue,
Hep mar ebed, he zavete.

Kimiad, va breur Guillou !
Kimiad, va breur Biel !
Dalc'hit var ho taelou :
'Barz 'n oll lezen santel
E kafot abegou
A frealzidigez :
Heulit-hi gand guirionez.

Va breudeur beleien,
Na gollit ket kalon,
Labourit da zifenn
Er vro, ar feiz guirion.
'Vit gounit eun ene
Disprizit ar maro,
Ha Doue kerkent ho paeo.

Va breudeur beleien,
Nevez merzeriet,
O deuz ho c'hurunen
'Barz enn env kemeret :
Me ho ped, va Jezuz,
Da rei d'ign ho c'halon,
Ma arruign 'kichen ho zron.

Evel ar Vadalen
Dirazoc'h daoulinet,
Gand glac'har hag anken,
Me a vel va fec'hed :
Va Doue, pardounit,
Ha na zisprijit ket
Eur galon vuel, glac'haret.

Erruet eo eta
Penn va firc'hirinded,
Kuitaat a ran gand joa
Ar bed-man milliget
Evit monet d'ar c'hloar,
En deuz Doue goestlet
D'an nep en devo kendalc'het.

O dervez dudiuz!
O laouenedigez!
Mont da gaout Jezuz
Enn he Rouantelez!
Beza abarz nemeur
Er Barados gant-han,
Da virviken oc'h ehana!

Ha ne ket gounezet ho kaloun? Ha ne deu ket an dour enn ho taoulagad o klevet kana eur ganaouen ken doaniuz?

---

# SEIZVET PENNAD VARN-UGENT

## Anna ar Zant

Distroomp breman da Benn-an-Neac'h da velet penaoz ez a an traou dre eno.

Goude m'oa eat ar zoudarded enn ho hent gand an Aoutrou Gall hag an Aoutrou Coarigou, Anna ar Zant ha Mari Kreac'h a joumaz ho diou mantret ha sebezet. Hini anezho ne lavare ger; n'oant ket evit lakaat enn ho fenn e viche guir ar pez a ioa c'hoarvezet. Ker pounner kroaz n'oa ket evit koueza var Benn-an-Neac'h; an traou-ze n'oant nemed huvreou.... Ah! siouaz! guir oant kouskoude, ha re vir zoken!

Goude beza skuillet forz daelou ha dizammet he c'haloun, Anna a deuaz enn-hi he-unan da genta. Dont a reaz da azeza e kichenn Mari.

— Klevet hoc'h euz, va c'hoar, eme-z-hi, ar pez en deuz lavaret araok mont kuit kabiten ar zoudarded: « Krena a dle an nep a zizent ouc'h lezennou ar Republik. » Hogen, gouzout a rit kerkouls ha me, e tifenn ar Republik rei golo d'ar veleien. Me gred ive-ta ec'h en em gavo aman adarre, varc'hoaz abred, ar c'habiten gand he zoudarded, da c'houlen digant perc'hen an ti-man perak e talc'he e kuz an daou velek a zo eat gant-han herrio. Mad, me gaf d'ign, va

c'hoar, eo red d'eomp en em glevet, rak erru an noz ; n'hor beuz ket ive-ta re a amzer.

— Ia, va c'hoar Anna, ho klevet a ran ; mez ne c'houzoun e peleac'h trei. Va c'haloun a zo glac'haret-oll, n'am beuz tamm nerz.

— Doue a roio nerz d'eomp. En em daoulinomp hon diou da c'houlen sklerijenn ha kaloun digant-han.

Hag an diou vaouez a en em daolaz ho diou d'an daoulin evit pedi Doue. — Peger c'houek peden e tlie beza hounnez !

Pa ouent savet enn ho za, Mari a lavaraz :

— Doue a zo eun tad mad, her gouzout a ran ; ne ra netra nemed evit hor brasa mad, her gouzout a ran ive. Mez evelato, re eo an dra-man... Oh ! koll a rign va fenn.

Ha Mari d'en em lakaat adarre da vouela goasoc'h eged araok.

— Na zigalounekait ket, va c'hoar ; ni ne velomp nemed ar pez a zo dirak hon daoulagad ; mez Doue a vel larkoc'h hag a c'hoar ar pez a zo guella da ober evit hor brasa mad.

— Ia, traou brao eo kement-se hag eaz da lavaret, mez pa ranker tremen dreiz-ho, int c'houero meurbed.

— Hag hor Zalver, Mari, pa rankaz pignat, gant he groas, var menez Calvar ? Hag ar Verc'hez Vari, he vamm, pa vele he mab Jezuz barnet d'ar maro, staget oc'h ar groaz dirak he daoulagad, ha brao oa he doare ?

— Guir an traou-ze, va c'hoar ; mez evidoun-me n'am beuz ket a nerz avoualac'h evit tremen ar barr-man.

— Mari, na d-it ket da bec'hi. Red eo d'eomp plega da volontez an Aoutrou Doue, hag hen ober a galoun-vad.

— Plega da volontez an Aoutrou Doue, red eo evit guir, mez plega a galoun-vad, n'oun ket evit hen ober. Ha penaoz lezer aman pemp minorik paour var va lerc'h ? Oh ! Anna, va c'haloun a zizec'h em c'hreiz.

— Lezer pemp minor var ho lerc'h ? N'euz hano ebed a gement-se.

— Penaoz, n'euz hano ebed a gement-se ? Her gouzout mad a rit, siouaz ! Per, ho preur ha va fried karantezuz, a zo eat gand Doue, tremen daou vloaz a zo ; ha varc'hoaz, pa vezign-me eat d'ar prizoun, va bugale a c'hello lavaret n'ho devezo mui na tad na mamm, rak enn amzer, evel a zo breman, ne vezer ket pell, evel a c'houzoc'h, evit ober barnedigez var ar re a ro golo d'ar veleien.

— Guelet a ran n'en em ententomp ket, va c'hoar; ne ket c'houi eo a ielo d'ar prizoun.

— Piou-ta?

— Me, va c'hoar Mari.

— C'houi, Anna?

— Ia, me.

— Allaz, nann! Me eo mestrez Penn-an-Neac'h. Varn-oun-me ive-ta e kouezo ar beac'h. Hag ouc'hpenn, eun dra leal eo.

C'houi, va c'hoar, a zo mestrez Pen-ar-Neac'h enn eur c'hiz; c'houi a ra ar marc'hajou; c'houi a bren hag a verz hervez ho faltazi; evelato ne ket aman d'eoc'h kement tra a zo. Va c'hoar, plijet ganeoc'h va zelaou. Enn eun amzer-all, birviken n'am biche lavaret d'eoc'h kement-man; fenoz e rankan her lavaret : ne ket evit ho klemm nag evit ho tamall, na kennebeut evit ho tiskar e giz e-bed eo her lavaran. C'houi a gaf d'eoc'h oc'h mestrez e Penn-an-Neac'h, marteze e faziit. P'oan-me eat d'ar gouent, an tiegez aman hag an oll vadou a ioa chomet dirann etre va breur ha me. Va lod a choume ganeoc'h aman da lakaat e talvoudegez, ha c'houi a dlie rei, bep bloaz d'ar gouent, ugent poezellat viniz ha daou-ugent skoued enn arc'hant. Breman, abaoue m'oun deuet d'ar gear, ne rankit paea netra ken evidoun. Dre-ze ive-ta e teu va zra d'ign ker goestl ha da bep hini.

— Oh! va c'hoar, n'her nac'han ket ouzoc'h, pell ac'hano; ho tra a zo d'eoc'h.

— Gouzout mad a ran ne nac'hit ket va danvez ouzign; ne ket ive evit her goulenn diganeoc'h eo e komzan evel a ran.

— Na petra hoc'h euz c'hoant da lavaret-ta?

— C'hoant am beuz da lavaret d'eoc'h ez oun ker braz mestrez ha c'houi e Penn-an-Neac'h, hag abalamour da-ze eo ken nez di-me mont d'ar prizoun gand ar zoudarded evel ma'z eo d'eoc'h c'houi, rak kement ha c'houi em beuz roet golo d'ar veleien, pa'z eo guir eo an hanter d'ign aman.

— Ha! va c'hoar, eme Vari en eur lammet a-dro-vriad enn dro da c'houzouk Anna; nann, ne reot ket an dra-ze; re a garantez hag a galoun eo kement-man.

— Ha perak, va c'hoar?

— Abalamour m'eo di-me eo mont d'ar prizoun. Her gouzout a rit kerkouls ha me, aman ne reac'h netra hep goulenn va ali-me. Dirak Doue, me eo ar vestrez, di-me eo ive-ta mont gand ar zoudarded.

— Nann, ne d-eot ket; ma rank unan-bennag ac'hanomp mont, me eo a ielo.

Mari a choume sebezet; me gred oa stourmadek enn he c'haloun; c'hoant e doa da choum c'hoaz var an douar da zevel he bugaligou — ha ne ket souez — hag evelato he c'houstianz a rebeche d'ezhi e voa laosk.

Anna, oc'h he guelet en arvar, a zalc'haz startoc'h; edo o vont da c'hounit.

— Na vezit ket souezet, va c'hoar, emezhi, ouc'h va c'hlevet. P'oan eat d'ar gouent, ha n'am boa-me ket lezet oll draou ar bed-man evit en em rei da Zoue epken? Ha n'oan-me ket maro evit ar bed? Eun dervez ma oue digoret dor ar gouent ha great d'ign dont kuit, me am biche kavet guell kaout taol ar maro digant unan-bennag eged dont adarre etouez ar bed. Ha breman e kaf d'eoc'h e tec'hfenn araok ar maro? Nann, nann, va c'hoar.

— Kouskoude, Anna, va c'houstianz ne ket direbech dirak Doue; me eo mestrez Penn-an-Neac'h.

— Nann, Mari, eur veach c'hoaz, ann dra-ze ne ket guir. N'oc'h ket muioc'h eged-oun-me mestrez e Penn-an-Neac'h, rak an hanter a zo di-me; ker braz mestrez oun-me ive-ta ha c'houi, ker kabluz ha c'houi oun ive-ta da veza roet golo d'an Aoutrou Gall ha d'an Aoutrou Coarigou. Tavomp var gement-man, ha guelomp a behini ac'hanomp hon diou e vezo ar brasa dienez er bed-man.

— Va c'hoar baour, roit peoc'h; ranna a rit va c'haloun. Dispartia dioc'h va bugale !...

— Diou gristenez vad omp hon diou, me gred; neuze e c'houzomp ar bed-man ne d'eo nemed eur skeud, eur bouill moged. Eur blavez muioc'h pe nebeutoc'h var an douar, petra a ra ze? Hor guir vro a zo gand Doue enn he Varadoz; ar c'henta mont kuit ac'halen eo ar guella. Evelato ez eo red, evit darn, chom var ar bek douar-man, keit ha ma c'houlen ho stad. Ha c'houi, va c'hoar, hag ho stad ha ne c'houlen ket e chomfac'h c'hoaz er bed-man evit sevel ho pugale? Bremaik e ranne ho kaloun, ha ne ket iskiz, o sonjal e rankac'h ho lezer var an douar, evel pemp minor paour, dilezet gand an oll, gand Doue zo-ken, marteze; ha breman, pa c'hellit chom gant-ho direbech ha dibeoc'h, ne fell ket d'eoc'h? Oh ! sonjit peger braz dienez e ve ar c'holl ac'hanoc'h!

— Nann, Anna, ho kinnig a zo re vraz. Kemeret diganeoc'h ho puez!... Nann, ne c'hellfenn goude-ze kousket

berad. Bep sourrad avel a glefenn, enn noz, a gaf d'ign a ve hoc'h ene o tont da rebech d'ign va laoskentez ha va nebeut a galoun.

Edo Mari oc'h achui he c'homz, pa glefcheur trouz er porz.

— Erru ar zoudarded enn dro, eme Anna, di-me eo mont gant-ho, ha mont a rign.

— Nann, nann, eme Vari, me eo am beuz roet lojeiz d'ar veleien.

Ne ket ar zoudarded a ioa erru er porz, bugale Mari oa.

Pa oue guelet ar zoudarded o tont en ti gand kere Pont-Eoun, Mari a lavaraz d'he flac'h, gand aoun n'en em gafche drouk gant he bugale, kemeret anezho buan ha mont gant-ho da guzet e ti eun amezek-bennag. Ar plac'h a ioa eat, ha, breman p'oa deuet an abardavez-noz, pa gouie oa eat eur pennad e ioa, ar zoudarded enn ho hent, oa erru d'ar gear d'ho digas d'ho mamm.

Ar vugale a deue er porz en eur c'hoari, en eur c'hoarzin, o reded an eil var-lerc'h egile, evel m'oant boazet d'hen ober bemdez. Daoust hag int-hi a anaveze ar c'hlac'har a ioa enn ho zi ! Ar c'hosa anezho a ioa o ren he unnek vloaz epken !

— Va c'hoar, eme Anna, evel sklerijennet en eun taol euz an env, setu aman ho pugale ; ha c'hoant hoc'h euz d'ho c'huitaat ha d'ho lezer var an douar eb den d'ho c'helen, d'ho lakaat var an hent mad ?

— C'houi, Anna, a raio em leac'h.

— Nann, n'oun ket evit hen ober. Den ne c'hell derc'hel plas eur vamm e kenver he bugale ; eur vamm a dle chom gand he bugale keit ha mar plij gand Doue he lezer, ha c'houi a dle chom gand ho re. Greomp guelloc'h, goulennomp digant-ho petra da ober : ar virionez a glever aliez a c'hinou ar c'hrouadur.

Ha ker buan Anna, hep gortoz respount he c'hoar, da c'hervel map kosa Mari.

— Deuz aman, Iannik, ha selaou mad ac'hanoun. Var-c'hoaz vintin e tle soudarded dont aman adarre da gerc'hat da vamm pe me da vont gant-ho d'ar prizoun, evel m'int bet, er gentaou, o kerc'hat an Aoutrou persoun ha belek ar gouent ; mad, lavar d'ign pehini ac'hanomp hon diou a ielo gant-ho.

Na penaoz e vez penn an den, mareou a vez ! Daoust ha n'oa ket nez da Iannik goulenn e chomche gant-han he

vamm ? Mez, nag Anna, na Mari, n'ho doa sonjet e kement-se. C'hoant ho doa ho diou da rei ho buez an eil evit e-ben.

Ia, ken nez oa ho mamm d'ar vugaligou baour, ma teuaz pevar anezho d'en em deuler e barlenn ho mamm en eur vouela hag en eur grial : Nann, va mamm, c'houi ne d-eot ket gand ar zoudarded, c'houi a choumo ganeomp-ni. — N'hon euz tad ebed, eme Iannik, ha, mar d-it gant ar zoudarded, n'hor bezo mamm e-bed kennebeut !

— Ac'hanta, klevet a rit, va c'hoar, eme Anna, evel dizammet ?

— Mari ne respountaz ger : dont a reaz da veza droukl-ivet ; he daelou a zac'haz ; he daoulagad a droaz enn he fenn ; koueza a reaz semplet e starn-an-daol... Re bounner beac'h oa ar c'homzou-ze evit kaloun eur vamm.

Anna hag ar plac'h he zavaz var ar skaoun. He daelou a deuaz da reded a-nevez, mez ne lavare netra ; ne rea nemed difrounka ; he c'haloun a lamme enn he c'hreiz evel p'en diviche c'hoant da strinka er meaz. Eun truez oa he guelet !... He c'hoar Anna, evel krenveat gand Doue, ne zigalounekea tamm. Treac'h oa d'he c'hoar, gounit a rea ; hi eo a dlie mont antronoz gand ar zoudarded d'ar prizoun, ha goude-ze d'ar maro. Ne glaskaz ken komz euz an dra-ze d'he c'hoar, rak aoun e doa da ober poan d'ezhi a-nevez.

Gervel a reaz da zont d'he c'haout eur mevel koz a ioa mevel e Penn-an-Neac'h. p'edo ho zad ouc'h ho zevel, he breur Per hag hi, hag a ioa evèl unan euz a gerent an ti. — Ar mevelien-all a ioa eat, eur pennad a ioa, pep hini anezho d'he vele hep tamm d'he goan, ker glac'haret oant o velet ar pez a ioa c'hoarvezet hag o klevet ar pez a c'hoarvesche antronoz vintin.— Ho zri, Anna, Moriz hag ar plac'h, a grogaz e Mari evit he lakaat enn he gouele, er penn huela euz ar gampr, rak n'oa ket evit chom ken var he zreid. Ar plac'h a choumaz enn he c'hichen gand aoun ne diviche eur fal-laenn-all. Anna ha Moriz a deuaz kuit.

Moriz, he galoun rannet, a azezaz var eur skabell e korn an aoled. An daelou a rede dourek euz he zaoulagad a-hed he ziouvoc'h roufennet gand ar gozni. Anna, evit beza dare da vont enn hent kerkent ha ma teuchet d'he c'hlask, a en em lakeaz dioc'h-tu da lakaat an traou enn urz vad, ha da zestum an traou a dlie beza kuzet araok ma teuche ar zoudarded enn dro da furcha a nevez an ti, rak an disterra tra a ioa avoualac'h evit lakaat devi antronoz tiegez Penn-an-

Neac'h enn he bez. Goude-ze e lakeaz en eur baner eun tammik dillad evit-hi; nebeudik, rak diskredi a rea n'e doa ket izoum a galz. P'e deoue great an traou-ze, e teuaz da gaout he mevel koz.

— Moriz, deuit d'am c'haout, emez-hi.

— Petra eo, Anna.

— N'emaoun ket enn arvar divar ho penn. Va guelet hoc'h euz bianik, pa ne c'hellen ket c'hoaz bale; abaoue ma'm beuz skiant, n'em beuz guelet ganeoc'h nemed pep seurt giz vad. Doujanz Doue a zo enn ho kaloun, fisianz am beuz enn-hoc'h, hag ez an d'hen diskouez d'eoc'h. Deuit aman gan-en em c'hamprik.

Ha Moriz a ieaz varlerc'h Anna.

— Guelet a rit ar c'houfr bian-man?

— Ia, Anna.

— Mad, enn hennez eman arc'hantiri ha traou sakr an Iliz. Setu aman an alc'houez hen digor, enn-hoc'h-c'houi e fizian anez-han. Va c'hoar-gaer ne ket deuet c'hoaz avoualac'h enn-hi he-unan, n'em beuz ket a c'hoant da nevezi gouliou he c'haloun en eur lavaret d'ezhi e ran an dra-man. Hennez, ar c'houfr-se, a ranker da guzet a-raok ar zoudarded. Evit-se n'euz nemed eun dra da ober : kemerit ho pal, ha breman p'eo noz, pa ne c'hell den ho kuelet, it du-hont da gorn ar jardin, e tu ar zao-heol, grit enn douar, a-zindan ar vezen lore, eun toull braz ha doun avoualac'h evit her lakaat. Varc'hoaz, dioc'htu ma vezign-me eat kuit, lavarit d'am c'hoar-gaer e peleac'h eo kuzet ha petra a zo enn-han. Roit ive an alc'houez d'ezhi. Lavarit ive ar memez tra da Loranz ar Sann, a Lopreden; hennez a zo ive eun den eeun hag a zoujanz Doue ha ne verzo ket ac'hanomp. Guelloc'h eo e c'houfe daou pe dri e peleac'h eman traou an Iliz eged ho guelet o vont da goll, rak ne c'hoar den petra c'hell c'hoarvezout c'hoaz dre aman. Marteze, siouaz! e ranko ouc'hpenn unan dont var va lerc'h-me.

Moriz a grogaz enn he bal hep lavaret ger; ne rea atao nemed vouela.... Ar paour keaz koz!....

Great an toull, ar c'houfr a zo ebarz, var gorre euz taolet douar, a-rez douar ar jardin.

— Breman, Moriz, eme Anna, e c'hellit mont d'ho kouele da ziskuiza ha da gousket eun tamm.

— Great eo va c'housk evit fenoz, Anna geaz, eme Voriz, oc'h huanada!

Evelato e kemeraz eur pennad goulou rousin, hag e savaz d'ar zolier, el leac'h m'edo he vele.

Anna a choumaz c'hoaz var vale evit lakaat pep tra enn he renk, var he meno; mez, e guirionez, evit lavaret kenavezo oa, evit ar veach diveza da gement tra a ioa enn ti hag a ioa bet test, enn he bugaleach, euz he c'hoariou genta. Piou a c'hellfe lavaret petra iea neuze dre galoun ar vaouez paour-ze ? Den ; rak eur c'himiad evel hen-nez a zanter er galoun, mez n'hen disklerier ket ; komzou an den ne d-eont ket betek eno.

Mont ha dont a rea dre an ti, goustadik hag evel var begou he zreid, euz an eil penn d'egile en eur denna avechou huanadennou hirr. Edo erru da lost an ti, pa oue galvet gand Yvonaik, he nizez, ha n'oa nemed c'houeac'h vloaz :

— Va moereb Anna, emez-hi !

— Petra eo, Yvonaik ?

— C'houi a zo aze ?

— Ia, va merc'h vian ; petra fell d'id ?

— Va mamm, ha ne ket-ta, ne ket eat gand ar zoudarded ?

— Nann, nann, Yvonaik. Da vamm a zo enn he gouele kousket c'houek. Ne ket eat gand ar zoudarded, n'e daio ket zoken.

— N'e d-aio ket ?

— Nann, va merc'h vian.

— Mad, me am boa aoun rak an dra-ze, va moereb ; ha n'oan ket evit kousket.

— Kousk dinec'h, Yvonaik, da vamm a choumo gan-ez.

— Mad, guell a-ze, ha bennoz Doue d'eoc'h, va moereb ; breman me a gousko.

Ar c'homzou-ze a c'hounezaz Anna. Dont a reaz dioc'htu d'he gouele en eur vouela d'he zro, o klevet eun ealik bian o komz er c'hiz-se, hag en eur veuli Doue da veza roet d'ezhi nerz avoualac'h evit trec'hi he c'hoar-gaer.

— Bennoz d'eoc'h, Aoutrou Doue, emez-hi, daoulinet e kenver he gouele, da veza roet nerz d'am c'haloun ha pouez d'am c'homzou ! Setu aze eun ealik hag am fae, er bed-man zoken, euz ar pez am beuz great ; c'houi, Aoutrou Doue, am faeo er bed-all. Breman e c'hellan kousket dinec'h etre ho taouarn ; breman e c'houzoun e vizign, varc'hoaz vintin, nerzusoc'h eged biskoaz e ken kaz m'e defe va c'hoar Mari c'hoant da vont a enep he ger.

Va c'hredi a c'hellit, den ne gouskaz c'houek e Penn-an-Neac'h enn nosvez-se.

Bep mare e klevet huanadennou e gouele Mari, ha goude-ze ar c'homzou-man euz ar Bater : *Dimitte nobis debita nostra, sicut et nos dimittimus debitoribus nostris....*

N'oa ket c'hoaz goulaouet an deiz pa deuaz Anna da aoza dijuni da dud an ti, evel m'her grea a ziagent. Den n'en doa naoun, den ne zebraz tamm....

Mari a ioa sebezet, evel enn noz araok. Chom a rea, evel mantret, da zellet ouc'h he c'hoar-gaer, hep lavaret ger e-bed out-hi. Anna a iea hag a deue hep komz ive ouc'h den. Anat oa e oa doaniet, mez ne doa ket a c'hoant d'hen diskouez ; moustra a rea he c'haloun. Nec'het oa ive evit gouzout penaoz lavaret kenavezo er bed-all da Vari, pried he breur ; aoun e doa da fall-galouni enn taol diveza.

Mont a reaz d'he zammik-kampr, hag eno, daoulinet dirak ar grusifi e doa klevet he fedennou ken aliez a veach, e pedaz Doue a voueled he c'haloun. En em erbedi a reaz ouc'h Jezuz en doa he-unan en em erbedet ouc'h he Dad, er Jardin Olivez, hag a gouie peger kriz eo ar maro da bep den.

Jezuz a zelaouaz he feden. Skuilla a reaz enn he c'haloun eur berad euz an nerz-se en doa bet he-unan digant Doue an Tad.

Krenveat evelse euz an env, Anna a zistroaz, a-benn eur pennadik, ker seder ha ker mao, ma viche lavaret, ouc'h he guelet, ne dlie drouk e-bed c'hoarvezout gant-hi.

— Va c'hoar Mari, eme-z-hi, goulaouet eo an deiz eur pennad a zo. Bremaik e teuio ar sklerijenn, rag gouzout a rit peger berr eo ar mintiniou er mareou-man euz ar bloaz. Red eo d'eomp en em guitaat.

— Nann, nann, eme Vari, n'oun ket evit ho tilezer.

— Mari, en em glevet omp ; peoc'h var gement-se ; lezit ac'hanoun da sturia ac'hanoc'h ; sentit ouzign.

— Dizec'ha a ra va c'haloun em c'hreiz.

— Savit-hen varzu an env : Doue a ro nerz d'an nep a c'houlen. Selaouit ac'hanoun ; abarz nebeut, me gred, eman ar zoudarded aman. Mad, red eo d'eoc'h beza eat kuit araok ma teuint, abalamour d'ign-me da lavaret, gand guirionez, eo me mestrez Penn-an-Neac'h. Ar pez hoc'h euz da ober ive-ta eo mont da di Loranz ar Sann, da Lopreden ; eno e viot digemeret kalounek, c'houi hag ho pugale. Eberr, pa vezign-me eat kuit, c'houi a deuio enn dro, hag a raio guella ma c'hellfot en eur fiziout e Doue.

— Nann, nann, n'oun ket evit he tilezer, va c'hoar geaz, eur vuntrerez e vefenn ! Na petra a lavarfe ac'hanoun ho preur Per, va fried ?

— Me a lavaro d'ezhan, p'en em gavign gant-han dirak Doue, ouc'h chomet var an douar da zevel he vugale, d'ho c'helenn, d'ho skora, evit m'en em gavimp-oll, en eur gichen, a-benn eur pennad aman, e Baradoz an Aoutrou Doue.

— Oh ! va Doue, ranna a rit va c'haloun !

— Plegit a galoun vad da volontez an Aoutrou Doue, red eo. — Bugale, deuit aman, ho pemp da lavaret kenavezo d'ho moereb. — Kenavezo, Iannik ! Kenavezo, Goulc'henik ! Kenavezo, Laouik ! Kenavezo, Yvonaik ! Kenavezo, Jannedik ! Sentit, bugale, ouc'h ho mamm ; heuliit bepred lezen Doue, hag heuliit-hi stard, hag eun deiz ec'h en em velimp er Baradoz. Lavarit ive, cur veach an amzer, eur beden evit ho moereb....

Aman, mouez Anna a gouezaz, uza a rea he nerz. En em deuler a reaz a-dro-vriad enn dro da c'houzouk he c'hoar-gaer en eur lavaret epken :

— Kenavezo, Mari ! ! !

Hag an diou c'hoar a choumaz eur pennad stak-ouc'h-stak an eil ouc'h e-ben.... Ho c'halounou a lamme harp oc'h harp.... Ho daelou a en em veske.... Siouaz ! evit ar veach diveza ec'h en em velent er bed-man !...

Ar vugale, o velet hag o klevet kement-all, a vouele hag a grie.... Red e oue d'ar meveleien distaga an diou c'hoar an eil diouc'h e-ben....

Mari a zemplaz !....

— Kasit-hi buan da di Loranz ar Sann, enn hano Doue, eme Anna.

Ker buan, ar mestr mevel, Tangi an Dero, a grogaz enn-hi ; n'oa buez ebed enn-hi ken, kel laosk oa he izili evel pa viche maro. Tangi a lakeaz eur vreac'h a-zindan he diouskoaz hag eun-all a-zindan pennou he daoulin ; ar plac'h a harpe he fenn, ar vugale, ho femp, krog enn ho mamm, hini aman, hini a-hount, a deue da heul en eur vouela hag en eur grial, ma'z oa eur guir rann-galoun ho c'hlevet.... Ne c'houfe den kounta evel ma'z eo dleet traou ken doaniuz.

Kerkent ha m'oa eat he c'hoar-gaer kuit, Anna a zaoulinaz e-kreiz al leur-zi :

— Me ho trugareka, o va Doue, emez-hi, da veza roet nerz

d'am c'haloun. Eur vamm vad hag euz ho toare a choumo gand he bugale. Ha me am beuz fizianz da veza abarz nebeut ganeoc'h enn ho Paradoz. Bennoz d'eoc'h, o va Doue!

Goude-ze e savaz enn he za hag ec'h azezaz var ar skaoun e kichen an daol. Eno, he daoulagad savet varzu an env, ne lavare ger ouc'h den; lavaret e viche edo o kaozeal gand eun eal bennag euz ar Baradoz. — Tud an ti, oll, a vouele dourek o velet eun hevelep karantez etre diou c'hoar. Ar re-all a vez o klask miret ha derc'hel ho buez, hag an diouman a zo o klask mont d'ar maro an eil evit e-ben.

Ne choumchont ket pell er stad-se. Marteze eun hanterheur goude m'oa eat Mari kuit, e teuaz d'ar red hag en eur grial, enn ti, ar mevel bian a ioa er meaz oc'h ober diouc'h he zaout :

— Erru ar zoudarded enn dro, emez-han; diou lodenn a zo anezho; eul lodenn a zo erru dre an hent hag eul lodenn-all abiou Koat-ar-Forest.

— Va Doue, eme Anna o vont adarre var bennou he daoulin, nerz ha galloud d'am c'haloun, skiant d'am zeod! Ho polontez ra vezo great var-n-oun ha var va buez!

Abarz nemeur e voe klevet chaok ar zoudarded, hag enn eun taol oa eul lodenn anezho a bep tu d'an ti, unan e kichen pep dor.

Kerkent ar c'habiten a lamm enn ti gand eur guchenn euz he dud.

— Peleac'h, emez-han, eman mestr an ti-man, an den fall a ro digemer d'ar veleien, enebourien ar Republik?

— Mestr an ti-man, Per ar Zant, eme Anna, a zo maro, nebeut blaveziou a zo

— Unan-bennag kouskoude a dle beza e penn an tiegez?

— Ia, me eo breman ar vestrez; her guelet a c'hellit, rak ar re-man, an dud-man, a zo enn dro d'ign, n'int nemed mevelien ha mitizien, ha di-me eo d'ho c'haz ha d'ho digaz, d'ho sturia ervez va faltazi.

— Marteze, maouez, oc'h euz c'hoant da lavaret, dre ar c'homzou-ze, e c'hellit lakaat anezho da enebi ouzomp-ni?

— Nann, n'am beuz ket a c'hoant d'ho lakaat da enebi ouzoc'h; evit lavaret d'eoc'h eo, n'euz den aman hag a ve e penn an tiegez nemed oun-me.

Anna a gomze er c'hiz-se gand aoun n'en diviche unanbennag eveseat; enn dervez araok, oant diou vaouez enn ti, ker mestrez ha ker mestrez, ha breman n'euz nemed unan.

Ar c'habiten, evit doare, n'en doa ket taolet evez ouc'h kement-se, rak respount a reaz :

— Mad a rit chom hep stourm ha lezer ac'hanomp da ober hor giz, rak tud ho ti n'int ket a-bouez diouzomp-ni. Mar hoc'h euz c'hoant d'her guelet anat, n'hoc'h euz nemet sellet e toull an or er meaz, hag e vellfot. — Mad, pa'z eo c'houi mestrez an ti-man, e rankot dont ganeomp da Gastel da lavaret d'hor jeneral Canclaux perak e roit golo da veleien dizent ouc'h ar Republik. Mez araok eo red d'eoc'h lavaret d'eomp e peleac'h ho deuz kuzet, ar veleien a ioa eat ganeomp deac'h, an arc'hantiri hag an traou da oferenna, rak gourc'hemennet eo d'eomp ho c'has da Gastel d'hor jeneral.

— Ar veleien a ioa eat ganeoc'h deac'h ac'halenn, a zo, me gred, etre ho taouarn ; ha n'hoc'h euz ket goulennet digant-ho e peleac'h ho deuz kuzet ho arc'hantiri ?

— Nann, rak n'ho diviche ket lavaret d'eomp ; mez ni a c'hoar emaint kuzet aman, enn ti-man.

— Ar veleien-ze kouskoude a dle gouzout e peleac'h ho deuz kuzet ho zraou.

— C'hoant hoc'h euz, a gaf d'ign, maouez, da ober goap ac'hanomp-ni. Fall a rit. Anzavit ouz-omp-ni ho torfed, hag ar Republik a vezo madelezuz enn ho kenver.

— Ho Republik ha c'houi, kabiten, a c'hell ober aç'hanoun-me ar pez a girint ; an nerz a zo etre ho taouarn, mez n'oun ket evit lavaret d'eoc'h e ve enn ti-man, gand va guiziegez, ar pez n'eman ket.

Nann, e korn ar jardin edont, a-vad, kuzet enn douar.

— Ah ! c'hoant oc'h euz da ober ho penn fall ? Mad, bremaik ni her guelo ; ni a ia da freuza kement tra a zo enn ho ti, ha kaout a raimp ar pez a glaskomp.

— Freuzit ha furchit kement ha ma kerfot, goude-ze e velfot ne lavaran nemed ar virionez, rak ne gafot enn ti-man netra euz ar pez a glaskit.

— Ni a ia da velet. Goaz a-ze d'eoc'h mar kavomp an disterra tra ; ne ket braoaat a raio ho toare.

— Doue am zelaou hag a c'hoar ne lavaran ket a c'hevier.

— Me ne ran ket a forz euz da Zoue, koz maouez ; me a ia da velet, eme ar c'habiten, drouk enn-han.

Ker buan e c'halvaz da zont enn ti ar zoudarded a ioa er meaz ; ne lezaz nemed daou e kichen pep dor, en eur gourc'hemenn d'ezho fourra didruez ho baionnettez e kof an hini a c'hoantache kemeret an teac'h. — N'en doa ket a izoum

da lakaat kement-se a evez. E Penn-an-Neac'h e gouiet petra a erruche, her guelet hor beuz great.

Anna ar Zant ne doa ket a aoun e kafche ar zoudarded eun dra-bennag, rak ar guenneien a ioa enn ti a ioa eat gand ar plac'h da di ar Sann da rei da Vari pa deuche enn-hi he-unan, hag arc'hantiri ha traou an iliz a ioa e korn ar jardin kuzet-kloz. Ne doa ket a aoun e vichent dizoloet, rak eun nozveziad reo ha barrou grizill a ioa bet, ha toull kuz ar mevel koz n'oa ket anat e peleac'h oa great. Dinec'h oa ive-ta divar-benn enklask ha furch ar c'habiten.

Ar zoudarded a en em lakeaz da c'houillia ha da furcha kement tra a ioa enn ti, euz an eil penn d'egile, euz an neac'h d'an traon; an armeliou a oue divarc'het, an dillajou stlapet e-kreiz al leur-zi, an hirrier didalet hag ar greun ingalet aman hag a-hount; aoun o doa paotred ar Republik e viche kuzet unan-bennag etouez an dillad pe e-kreiz eun arc'had viniz. Mez kaer ho deoue freuza ha difreuza, ober trouz ha pec'hi, ne gafchont netra nemed seiz pe eiz guennek mouniz a ioa ankounac'heat var stal armel ar mestr mevel. Ha talout a rea ar boan da ober kement a drouz hag a freuz evit ken nebeut a dra?

Ne oue ket avoualac'h d'ezho furcha diabarz an ti, mont a rejont c'hoaz er c'hreier, er granchou, e lok-al-ludu, ha zoken e klud ar ier. Kaer o deoue klask, ne gafchont netra. Drouk a iea e lod anezho.

— Ha ne ket eur vez evit soudarded eveldomp-ni, eme unan fallakroc'h eged ar re-all, me gred, beza evel-hen o koll hon amzer, hag o rei leac'h d'hor goapaat d'an toullad koueriaded a zo dre aze? Lakeomp an tan enn tiegez enn he bez, er c'hreier, er granchou, er berniou kolo; devomp saout ha kezek.... An dra-ze a raio eun tantad brao, hag e c'hellimp tomma da viana, rak evidoun-me a zo hanter-skournet.

— Ia, ia, devomp ar stal a bez; an dra-ze a raio aoun d'ar goueriaded-all.

— Nann, eme ar c'habiten, ker mezek hag ar re-all, ha muioc'h, marteze, rak touet en doa da Ganclaux digas d'ezhan, araok an noz, forz traou brao, forz arc'hant, ha ne gave netra. Nann, ne lakeomp ket an tan, rak an ti-man a zo savet var an huel; an tan a ve guelet a-bell, hag abarz nemeur e ve aman eur vandenn goazed hag a c'helfe trei enep-d'omp buan avoualac'h. Ar sioula ma raimp hon tro

eo ar guella. Ar pez hon deuz da ober eo mont d'an ti da c'houeza eun tantad mad a dan enn oaled da domma ha da boazad hor lein er c'hiz ma'z eo red. Me am beuz guelet du-hont var ar c'hradaill eun tamm brao a gig moc'h, hag er siminal eun dousenn anduill a-ispill; en eul laouer vean, er gampr, em beuz dizoloet boutailladou leun, avoualac'h evit karga hor c'hof d'eomp-oll; me gaf d'ign e raio an traou-ze muioc'h a vad d'eomp eged lakaat an tan aman da zacha marteze ar c'har var hor c'hein. Ha ne ket guir, va zoudarded ?

— Eo, eo, eme ar zoudarded. Guelloc'h eo d'eomp kaout dirazomp, var an daol, guin da efa ha kik da zebri, eged ne d-eo guelet an ti-man o tevi. Guelloc'h eo tomma ar c'horf gand banneou leun ar c'hof, eged ne d-eo gand tomder an tan, n'euz forz pegen tomm e c'helfe beza, rak nao blavez kraza a ia gand eur sourrad avel.

Dioc'h-tu e teujont d'an ti. An eil blac'h hag Anna a rankaz kerc'het ar c'hik hag hen netaat; ar mevelien a oue great d'ezho mont da gero'hat keuneud ha da c'houeza an tan.

Edot oc'h aoza lein pa glefcheur eul leue bian o tont enn ti en eur vlejal, rak lezet oa digor dor he graou var-n-ezhan.

— Gortozit, gortozit, eme eur zoudard, setu aman eun tamm kik douz da lakaat gand ar c'hik sall.

— Hennez, al leue-ze ?

— Ia, he-man enn he bez.

— C'hoant ac'h euz da ober goap ac'hanomp ; red eo da viana ma vezo poaz da leue.

— Poazet e vezo e berr amzer ; lis-lis, m'hen taolign enn tan.

— Araok e ranki her laza hag her c'hignat, me gred.

— Ann tan her lazo, hag her c'hignat ne ket red.

— Te gaf d'id e tebrimp-ni da leue kroc'hen hag all ? He vleo a stanko toull hor gouzouk.

— A gaf d'eoc'h. E kichen Roazon, n'euz ket pell, va c'hamarad ha me, enn eun ti evel heman, var ar meaz, hor boa poazet kroc'hen, bleo hag all eun ejenn enn he bez-pikol.

— Eun ejenn enn he bez ! C'houez ar gaou a zo gan-ez.

— Ganen-me c'houez ar gaou ?

— Ia, ken na flerii treuz nao moger.

— Pa lavaran d'eoc'h eo guir, e c'hellit va c'hredi. Ouc'h-penn an dra-ze am beuz great c'hoaz. E-kichen an Naoned,

eur veach-all, n'euz ket tri miz abaoue, eur c'hamarad-all ha me, divoueded gand an naoun, hon deuz debret eun ebeul bloaz, poazet ganeomp kroc'hen hag all, evel ejenn Roazon.

— Goasoc'h goasa ez a gan-ez. Ne c'houzomp ket betek peleac'h ez i ma vezez lezet.

— Perak ne gredit-hu ket ac'hanoun ?

— Abalamour ma'z oud eur gaouiad.

— Me gaouiad ?

— Ia, ker braz gaouiad ha kear Vrest enn he fez.

Hag an oll diroll da c'hoarzin.

— Lezit anezhan da gounta marvaillou, eme ar c'habiten, o tont da lakaat ar peoc'h. Pa'z eo guir hor beuz kavet eul leue, eo kouls terri he benn out-han hag her c'hignat buanna ma c'hellor. — Ne ket te, Alexis, a zo bet kiger enn da vro, eme-z-han, da eur zoudard-all ?

— Eo, va c'habiten.

— Mad, hast a-fo laza al leue-ze hag her c'hignat. Gra diou lodenn anezhan. An hanter a lakaimp da ober kik rost, hag an hanter-all a vezo lakeat er pod gand ar c'hik-moc'h hag eun tamm patatez. Kik dous ha kik sall, an eil gand egile, a dle beza mad.

— An dra-ze ne vezo ket pell evit beza great, eme Alexis ; biskoaz den n'en devezo debret kik freskoc'h.

Hag evit guir, ne zaleaz ket. A-benn eur pennadik e teuaz da gaout an aoled gand daou beziad kik, hag a oue lakeat unan e pod ar iod silet, gand eur pillerad amann, egile e pod ar soubenn gand kik moc'h ha patatez. Tan a forz a oue great, hag abarz nebeut, lein ar zoudarded a ioa aozet.

Tud an ti a joume mantret, hini anezho ne grede lavaret ger.

Lein a oue debret ; kement banne guin a ioa enn ti, a oue efet. Daoulagad ar zoudarded a ioa skerj enn ho fenn, erru oa tomm d'ezho. Poent oa mont kuit, ar c'habiten her guele, rak ne veze ket dinec'h gand he zoudarded pa veze re dommet d'ezho ; neuze ne zentent nak ouc'h urz, nak ouc'h lezen. Abalamour da-ze e savaz dioc'h an daol hag e teuaz da lavaret da Anna :

— C'houi ive-ta eo mestrez an ti-man ?

— Guelet a rit ar re-man-oll a zent ouzign, rak n'int nemed mevelien.

— Mad, neuze e rankit dont ganeomp da Gastel da gaout hor jeneral Canclaux. Eno e leverot perak hoc'h euz roet

golo da veleien ; eno ec'h anzavot e peleac'h eman arc'hantiri an iliz.

Hag en eur zistrei ouc'h he zoudarded :

— Daou ac'hanoc'h staga stard he daouarn d'ar vaouezman adren he c'hein.

Ha n'oa ket brao guelet hanter-kant soudard o kaout aoun rak eur vaouez ?

Goude ma oue staget he daouarn d'ezhi, Anna a c'houlennaz komz ouc'h ar c'habiten.

— Petra eo, eme he-man, o tont d'he c'haout ?

— Gouzout a rit er-vad, eme Anna, n'oun ket evit mont euz ar gear hep kas gan-en eun tamm dillad. Eur goaz louz a zo divalo da velet, eur vaouez louz a zo divalaoc'h c'hoaz. Lakeat em beuz eur guchennik enn eur baner; guelet a rit n'oun ket evit ho dougen, rak ereet eo va daouarn, abalamour da-ze e c'houlennan diganeoc'h lezer va mevel koz d'ho digas d'ign betek Kastel.

— Ia; evit kaout tud d'ho tenna euz a dre hon daouarn, mar teu unan-bennag da enebi ouzomp var an hent.

Hag int-hi a zo aounik, soudarded ar Republik !

— Nann, kabiten, ne stourmign ket ouzhoc'h ; ha m'am biche c'hoant d'hen ober, ne ket he-man, ar mevel koz-man, eo a iache gan-en. C'hoant am beuz her lesfac'h da zont gan-en netra nemed evit dougen va faner d'ign betek ar prizoun.

— Mad, grit ervez ho faltazi, ha kazit ganeoc'h ho mevel koz.

— Kabiten, eme eur serjant, me gaf d'ign eo eun tamm dismegansuz evidomp mont e kear gand eur vaouez ereet he daouarn d'ezhi. Lavaret a rafe an oll hor befe aoun razhi, ni soudarded.

— Guir a lavar ar serjant, eme ar c'habiten. Distagit d'ezhi he daouarn, ha neuze e c'hello dougen he faner er c'hiz ma karo.

Kerkent ha m'e deoue Anna kroget enn he faner, ar c'habiten a lavaraz d'he dud :

— Breman, hastomp a-fo mont enn hent, rak nemed re hirr n'hor beuz daleet dre aman.

Betek aman Anna e deuz bet kaloun, mez breman, pa rank kuitaat he zi, hag her c'huitaat evit biken, hen diskredi a ra, he c'haloun a venn mankout d'ezhi. Betek aman oa chomet stard, ne doa skuillet berad daelou, ha breman e

vouel e giz eur bugel. Ne vezit ket souezet o velet kement-se. Mar hoc'h euz kuiteat ho kear ha ranket lavaret kenavezo d'ho tud ha d'ho pro evit mont a-bell da choum e-touez tud estren, mil gueach dishenvel diouzoc'h ken dre ho iez, ken dre ho guiskamant; mar hoc'h euz ranket mont da joum enn eur vro ien ha digaloun, enn eur vro ha n'euz tamm menez enn he c'hreiz na banne mor var he zro, neuze e c'houzoc'h guell eged na c'hellfenn her lavaret d'eoc'h, peger poaniuz ha peger kriz eo kuitaat tud hor bro. Ha kouskoude peger braz kemm a zo etre stad an hini a guita he vro evit eur pennad, gand ar c'hed da zistrei enn-hi divezatoc'h, ha stad Anna ar Zant, a ia er meaz euz he zi evit ar veach diveza, her gouzout mad a ra ? Na vezit ket ive-ta souezet o velet Anna o trei hag o tistrei en eur zellet enn dro d'ezhi ouc'h kement a ioa enn ti. An disterra tra a zigase enn he mennoz he amzer dremenet. Aman, bianik, e c'hoarie gand he breur; a-hount e tennaz he mamm he huanad diveza; var an daol-ze oa bet gourvezet korf he zad araok beza lakeat enn he arched; larkoc'h, du-hount, enn he c'hambr, edo he guerc'hezik Vari, e doa ken aliez a veach daoulinet dirazhi evit goulen sklerijenn ar Spered-Santel da anaout ar stad a vuez m'oa galvet d'ezhi gand Doue. Ar guel euz an traou-ze a ranne he c'haloun. He faner ouc'h he breac'h, e chome enn he za sebezet ha dilavar. Ne d-ea na ne deue.

Ne choumaz ket evelato pell evel-se, rak ar c'habiten, breman p'eo leun he gof, a zo mall gant-han mont kuit.

— Ac'hanta, maouez, emez-han, a-ze e chomfot da huvreal ? Poent eo bale, buan enn hent.

Ar c'homzou-ze a zigasaz Anna enn-hi he-unan. Trei a reaz ouc'h tud an ti, ne reant nemed vouela, en eur lavaret epken :

— Kenavezo er bed-all ! Pedit Doue evid-oun !

— Hag he fenn pleget, an daelou o reded dourek var he diou voc'h, ez eaz er meaz euz an ti.

Dioc'h-tu ar zoudarded a oue renket, lod araok, lod varlerc'h, hag Anna e-kreiz, evel m'oa eat, enn dervez araok, an Aoutrou Gall hag an Aoutrou Coarigou. Ha kerkent e oue roet urz da vont enn hent.

Oant en em gavet var eun huelen a zo etre maner Kerlaodi ha bourk Plouenan, hag e velet divar he gorre kalz bro, pa deuaz Anna, en eur huanada, da drei ouc'h Penn-an-Neac'h en eur lavaret :

— Kenavezo, va bro baour! Kenavezo, va zud keiz!
Hag en eur zellet ouc'h bourk Plouenan :
— Kenavezo va iliz parrez! Enn-hoc'h oun bet badezet, enn-hoc'h em beuz great va fask kenta! Kenavezo ive, Itroun-Varia a Gereloun! Dirazoc'h em beuz pedet meur a veach; na zilezit ket ho pugel, rak c'houi eo va mamm. Roit nerz d'am c'haloun da herzel ouc'h enebourien hor relijion, ha da vont d'ar maro evit-hi, mar d-eo red... Digorit d'ign dor ar Baradoz!
— Na choumomp ket evelse a-za da huvreal, eme ar c'habiten; baleomp e-dillo.
Hag int-hi adarre enn hent.
Mar doa bet deac'h mantret Kastelliz o velet an Aoutrou Coarigou o tont e kear gand eur vandenn soudarded, oant mantretoc'h c'hoaz herrio o velet ar memez soudarded o tigas d'ar prizoun eur vaouez..., eur vaouez epken.
Dor ar prizoun a zigoraz adarre hag a zerras kerkent ha m'oa eat ebarz Anna ar Zant. Mez ho doa, me gred, ar zoudarded o veza bet kement-all o kerc'hat d'ar prizoun eur plac'h iaouank dinerz ha diskoazel.
Anna ne zaleaz ket e Kastel. A-benn eun nebeut dervesiou e oue kaset da Gemper gand an Aoutrou Gall, an Aoutrou Coarigou ha pemp pe c'houeac'h-all euz an dud vella a ioa er vro. E Quemper e ouent barnet ho zri d'ar maro; ho zri ho deuz skuillet ho goad evit ho feiz, ho relijion hag ho Doue, e miz guengolo 1794.
N'eman ket em mennoz kounta d'ehoc'h ar pez ho deuz gouzanvet e prizoun Quemper da c'hedal mont d'ar maro; traou re zoaniuz eo an traou-ze da gounta. N'em biche lavaret netra d'eoc'h ive-ta divar-benn prizoun Quemper, m'am biche gellet miret da gounta d'eoc'h ar pez a reaz eno daou zen koz araok mont d'ar maro.
Unan anezho oa an Aoutrou Riou, persoun Lababan. P'edot ouc'h he varn, ar barner braz, hen anaveze mad, rak er memez amzer hag er memez skol oant bet desket, a lavaraz d'ezhan :
— Aoutrou Riou, c'houi hoc'h euz tri-ugent vloaz, rak kosoc'h oc'h eged oun-me.
— Nann, eme ar belek, triz miz a vank d'ign.
Ar barner braz en doa c'hoant d'hen tenna er meaz; mez an Aoutrou Riou ne falveze ket d'ezhan lavaret gevier. Ar re ho deveze tri-ugent vloaz achu, ne vezent ket barnet d'ar

maro. Lakeat e vezent enn eur prizoun-bennag, evel e Brest, e Rochefort, enn enezen Re, pe enn eur prizoun-all-bennag el leac'h ma varvent gand an dienez. Lod-all a veze kaset da eur vro a-bell, ar Guian, el leac'h ma varvent abarz nebeut gand ar c'hlenved.

D'ar zul Bleuniou, da gresteiz, e tlie beza dibennet an Aoutrou Riou. Evel ma tigore Pask enn dervez-se, e talc'haz da gofez betek unnek heur-hanter. Neuze e lavaraz d'an dud a choume hep beza cofeseat :

— Ne ket re d'ign kaout d'am zro eun hanter-heur evit en em lakaat e stad da vont da gaout va Doue. Pedit evidoun !

Egile a ioa eun den divar ar meaz, he hano oa Corintin, mez ne c'houzoun ket e lez-hano; klevet em beuz oa a gostez Leuhan pe ar C'hastel-Nevez. Ne ket red goulen abalamour da betra oa bet destumet gand ar sitoianed ; anat eo oa abalamour ma karie re he Zoue hag he roue, evel ar re-all a ioa eno. Rak na d-it ket da gredi e viche, er mareou-ze, lakeat al laeroun hag an dud fall er prizouniou ; unan-bennag, marteze, mez nebeut. An darn-vuia euz an dud fall hag euz al laeroun a c'haloupe bro, a laere an ilizou, ar maneriou, a zeve an tiez var ar meaz, hag a gase, enn ho leac'h d'ar prizoun, an dud vad hag a zoujanz Doue, pa n'ho deveze ket ho lazet pe ho devet.

Mad, hen-nez, ar c'houeriad koz-se, Corintin, evit-han da veza barnet d'ar maro, a ioa eno ken eaz ha ker mao evel pa viche bet enn he gear o tomma e kichen an tan. An nep en diviche her guelet, gand he zaoulagad habask ha laouen, gand he ear dinec'h, gand he vleo hirr, e giz Kerne, faoutet dre an hanter var greiz he benn, o koueza a bouchadou kordigellet var he ziouskoaz ; an nep en diviche guelet peoc'h eun den eeun ha leal var he dal, ha mousc'hoarz eun den dinam var he vuzellou, en diviche lavaret edo o vont da ober, deiz eured he vap, eun dro-zanz var al leur-gear. — Ha neuze kroz an daboulin o tregerni dre gear, en eur gas tud d'ar maro, a viche bet soun ar biniou o c'hervel ar baotred da vont enn dro.

Eur vintinvez edo o paouez mont diouc'h an Aoutrou Gall ; azezet oa var eun tamm koat en doa kavet e mesk ar c'holo hanter-vrein a ioa a-zindan ar brizounerien, pa deuaz da vont a-biou d'ezhan, unan euz an dud a garg a zo el leac'h enkrezuz-se ; dioc'h he stumm oa anat gouzout petra oa.

— Va den mad, eme Gorintin d'ezhan ken eaz ha tra, selaouit ac'hanoun eur pennadik. Da bed heur e vizign-me kaset d'ar maro ?

— C'houi ? Pe hano oc'h euz ?

— Me eo Corintin.

— Corintin ?

— Ia, Corintin, an hini a zo aman pemzek dervez a zo, hag a dle beza dibennet herrio.

— Gortozit, ma'z ign da velet.

Hag hen da gaout ar prenestr gand eun tamm paper a ioa gant-han enn he c'hodell.

— Merket oc'h evit pemp heur e-berr.

— Daoust ha ne c'helfenn ket mervel eun tamm kentoc'h ? Deoc'h-c'houi e tle beza ann dra-ze ar memez tra, ha di-me n'eo ket.

— Na perak-ta ?

— Abalamour me garfe mervel var dro an heur ma varvaz gueach-all hor Zalver Jesus-Chrit, evidomp-oll, er groaz, var memez Kalvar.

— Ha da bed heur an dra-ze ?

— Da deir heur.

— Ne ket diez rei d'eoc'h ho c'hoant. Unan-bennag a vezo fouge enn-han o velet he vuez astennet d'ezhan a ziv heur. Me a ia da verka hoc'h hano evit an eil karrad e leac'h an trede.

— Guell a-ze.

Goard ar prizoun — ne ouzoun ket pe hano da rei d'ezhan ken, — a joumaz eur pennad souezet da zellet ouc'h Corintin :

— Ar re-all ho deuz c'hoant da veva an hirra ar guella, hag he-man en deuz c'hoant da vervel div heur kentoc'h evit gellout mervel d'ar memez heur gand he Zoue !... Daoust ha ne ket maro ar feiz c'hoaz enn he galoun ? Ne ouzoun dare. Trei a reaz he benn ha mont a reaz kuit. An diaoul, me gred, en doa her c'habestet pell a ioa, hag a reaz neuze eur chachad var ar ziblenn evit hen digas enn he hent koz.

Corintin ne reaz van ; en em lakaat a reaz da lavaret he japeled var he viziad. Ia, var he viziad, abalamour da gounta mad an dizenezennou, ha da lavaret ar *Gloria Patri* hag ar *Bater*, pep hini d'he boent, rak n'oa lezet chapeled ebed gand hini euz ar brizounerien ; an dud difeiz a lavare n'oa an traou-ze nemed brizerez. An Aoutrou Coarigou en doa desket d'ar vugale, e kouent Kastel, lavaret

evel-se ho chapeled var ho biziad, enn ho gouele, enn noz, pa ne c'hellent ket kousket, evit kas enn he hent an droukspered, pa deue da c'houlen digor enn ho c'haloun ha da glask ho sacha er pec'hed. Mad, an Aoutrou Coarigou en doa desket ive da Gorintin ar c'hiz-se da bedi Doue, ar pez a rea eur vad vraz d'he galoun hag a' verrea kalz hirder an amzer.

Var dro kresteiz e teuaz unan euz a vevelien ar bourreo, pe an dibenner tud, da lavaret d'ezhan oa mall beza kempennet evit mont d'ar maro da deir heur evel m'en doa c'hoant.

— Beza kempennet, eme Gorintin ! Ha petra am beuz-me da ober evit an dra-ze ?

— Red eo trouc'ha ho pleo.

— Pell braz a zo n'int ket bet trouc'het ; ha perak ho zrouc'ha herrio, pa'z eo guir a-benn eberr e vizign maro ?

— Abalamour gand ar bleo hirr-ze e ve re ziez d'eomp-ni ober hor micher varnoc'h. Hastit buan dont aman er sklerijenn, rak ni n'hon beuz ket kement-se a amzer, aman ez euz labour.

— C'houi a c'hoar ho micher ; mad, grit ar pez a zo red da ober.

Goude ma oue kempennet, Corintin a droaz ouc'h mevel ar bourreo, hag a lavaraz d'ezhan :

— Va den, c'houi oc'h euz kaset meur a hini da Varadoz an Aoutrou Doue ; c'houi ive-ta a c'hoar penaoz e ranker en em lakaat evit mervel evel ma'z eo red ; c'houi hoc'h euz eun ear vad, evidoc'h da gaout eur vicher zivalo ; ha beza o pefe ar vadelez da ziskouez d'ign petra da ober, penaoz en em lakaat evit kaout taol ar maro ?

— Oh ! ia-da. Ne ket diez ho kentellia. Deuit aman da gichen ar prenestr, ha me hen diskouezo d'eoc'h.

Corintin a ieaz d'he heul.

— Kenta hoc'h euz da ober, eme mevel ar bourreo, eo en em astenn a-ze var an douar.

Corintin a ieaz var bennou he zaoulin.

— Ne ket avoualac'h kement-se, red eo d'eoc'h gourvez enn hoc'h hed.

Corintin a c'hourvezaz.

— Breman, lakit ho taouarn var ho kein, rak er c'hiz-se e vizint staget d'eoc'h.

Corintin a astennaz he zaou-zourn a-hed livenn he gein.

— Ho taou benn-c'hlin a zo re hirr an eil diouc'h egile, red eo ho zostaat.

Corintin a reaz ar pez a ioa gourc'hemennet d'ezhan.

— Mad avoualac'h evel-se. — Tostait ive ho treid an eil ouc'h egile, rak var ar plankenn n'ho pezo ket kement-se a frankiz da fringal.

Corintin a dosteaz he dreid an eil ouc'h egile, ha setu hen eeun evel eur vaz.

— Breman e rankit astenn ho kouzouk.

Ha Corintin da astenn he c'houzouk.

— Ne ket mad evel-se. Arabad eo d'eoc'h sevel ho penn varzu an neac'h, red eo her plega. Harpit ho tal ouc'h an douar.

Corintin a zentaz adarre.

— Breman, astennit ho kouzouk muia ma c'helfot... Muioc'h c'hoaz...

Ha Corintin a astenne he c'houzouk.

— Mad avoualac'h evel-se. Breman e c'hellit sevel. N'hoc'h euz nemed ober er c'hiz-se e berr, ha ne vezor ket pell evit ober ho stal d'eoc'h.

Corintin a zavaz enn he za ken dinec'h ha ma save a-ziagent divar bennou he zaoulin goude beza lavaret he bedennou dioc'h an noz pe dioc'h ar mintin.

Mevel ar bourreo a choume da zellet out-han ; n'oa ket evit gouzout petra ioa e penn Corintin.

— Daoust, eme-z-han, ha kollet en deuz, he benn ? Pe c'hoant en deuz, dre eur brabanserez diskiant, diskouez n'en deuz ket a aoun rak ar maro ?

C'hoant her gouzout en doa : abalamour da-ze e lavaraz da Gorintin :

— Breman, me gred, e tle beza mao ho spered ha laouen ho kaloun p'am beuz ho kentelliet kerkoulz ?

— Ia, va den mad, eme Gorintin, breman ouz dizoan ha dinec'h, bennoz Doue deoc'h evit ho madelez. Breman e c'houzoun petra a rankign da ober pa deuio ho mestr d'am dibenna, ha netra ne viro ouzign da lakaat va spered da sonjal e Doue, ha va c'haloun d'her c'haret betek va huanad diveza.

Setu penaoz e varve hon tud koz !

# SEIZVET VARN-UGENT PENNAD

—

## Kere Pont-Eoun

Marteze e karfac'h ive gouzout petra oa deuet da veza enn he gozni kere trubard Pont-Eoun, en doa kaset d'ar maro an Aoutrou Gall, an Aoutrou Coarigou, Anna ar Zant, ha marteze re-all c'hoaz; ne c'hoar den. Me garfe her lavaret d'eoc'h, mez n'oun ket evit hen ober, da viana gand guirionez penn-da-benn. Setu aman evelato ar pez a c'hellan da gounta d'eoc'h.

Epad ma chomaz an drubuill dre ar vro, ar c'here ne veze guelet er gear nemed dervesiennou. Bemdez a veze gand ar zoudarded o c'haloupat bro, o tiskouez d'ezho an hentchou hag an tiez mad. Pa veze lakeat eun tiegez e skrab, ar pez a c'hoarveze aliez, ar c'here ne veze ket da ziveza oc'h ober furch. Evel ma gouie guelloc'h eged ar zoudarded, n'oant nemed divroidi, giz ar vro ha boasiou an dud, e veze peur-vuia da genta o lakaat he graban var ialc'h ar mestr. Pa c'helle e c'huzet, he lakea buan-ha-buan enn he c'hodel, hag e veze kuit da ranna gand ar re-all. N'euz forz penaoz ez ea an traou, ar c'here en deveze atao eul lodenn-bennag, braz pe vian, rak ne ehane da grial ken na veze roet d'ezhan. Evit netra enn deveze he voued. Pa veze e Kastel, e Montroulez, e Brest pe e Lesneven gand ar zoudarded, e veze bevet gant-ho, ha pa'z ea var ar meaz, e veze bevet, evel ar zoudarded, divar goust an ti ma vezet enn-han. Er c'hiz-se, me gaf d'ign, en doa destumet meur a vennek, ha, bep tro ma teue d'ar gear, e teue evit kuzet an arc'hant hen doa laeret.

A drugare Doue, ar barrad goal-amzer-ze a dremenaz. Euz ann env, Doue a reaz eur zell a druez ouc'h Breiz; avoualac'h a bennou a ioa bet diskaret, avoualac'h a c'hoad skuillet. Digas a reaz ar peoc'h d'hor bro. An ilizou a oue digoret, hor beleien a deuaz enn dro, hag abars nemeur, an

traou a iea er vro evel araok an dispac'h vraz. Neuze e kouezaz kerse var ar c'here.

Anavezet gand an oll, den ne d-ea var he dro ; tec'het a reat diouc'h out-han evel ma tec'her diouc'h ar c'hi klan. Nak hen, ken nebeut, ne d-ea var dro den ; ne veze zoken na var dro belek, na var dro iliz ebed. Chom a rea enn he di ne c'hoar den da ober petra. Avechou, pa veze kouezet an noz, e veze guelet o vont he-unan a-hed an hentchou distro da aveli he benn. Mez kerkent ha ma vele unan-bennag, e tistroe divar-n-han hag e teue d'ar gear a-dreuz ar parkeier pe ar c'hoajou.

Evel a velit, n'oa ket brao doare ar c'here. Mez goasoc'h en em gavaz gant-han c'hoaz eur bloavez-bennag goude m'oa deuet ar peoc'h, rak koueza a reaz an dienez enn he gear. « Ar pez a deu a-berz an diaoul, a leverer, a ia oll » d'he houarna, ha c'hoaz e chom d'ezhan eun troad dis- » houarn. » E ti kere Pount-Eoun ec'h en em gavaz guir ar c'homzou-ze. Ar c'here en doa laeret meur a dra, meur a vennek, meur a bez daou-skoed zoken ; arc'hant avoualac'h a ioa bet etre he zaouarn evit beza pinvidik bete fin he vuez ; hag evelato, breman n'en deuz guennek ; teuzet eo he oll-vadou etre he zaouarn. Doue her guele, Doue her gede, ha breman Doue a sko, rak deuet eo he dro.

Ne ket gand kere Pount-Eoun epken eo c'hoarvezet kement-se. An darn-vuia euz ar re ho doa, epad an dispac'h, laeret leveou an Iliz pe re an noblansou, a zo deuet da veza paour, ha va-unan em beuz roet an aluzenn da vugale lod anezho. Lod a zalc'h marteze c'hoaz ho danvez ; mez ha ne velit-hu ket ho bugale, pe ho bugale-vian, o tont var an douar mud pe diot ? Ha mar teuont divac'hagn er bed-man, e varvont e-kreiz ho brud hep lezer ho hano var ho lerc'h. Setu petra c'hoarvez peur-vuia gand ar re a laer madou an Iliz hag ar zent.

Kouezet a-nevez er baourentez, ar c'here en em lakeaz adarre da labourat var he vicher goz. Mez hini a dud ar vro ne roe d'ezhan an disterra tamm labour ; oll hen anavezent, ha den ne falveze d'ezhan na mont d'he di, na komz eur ger epken out-han, na zoken teuler he zourn var ar pez a viche bet etre he viziad. Aoun a ioa da veza stlabezet ; c'houez ar muntr, c'houez ar goad a ioa gant-han... Eur Santegad pe eur Roskoad bennag, avechou, abalamour ma ne gouie ket hen anaout, a roe d'ezhan eun tamm koz

botez-ler-bennag da c'hriat ha da aoza, pa veze o vont abiou da verza, da Vontroulez, he artichaot, he ougnoun hag he gignenn; mez nebeut paet e veze evit an tammou labour dister-ze, hag ar guenneienn a c'helle da gaout ne badent ket pell. Kerse oa ive-ta gand ar c'here, hen boazet da ober cher-vad gand ar zoudarded. Evelse he c'hrek hag he vugale a ioa enn noaz; n'oa ket a arc'hant da brena dillad d'ezho. Goasa ma oa, oa d'he vugale. Avechou, evit-ho da veza hanter-noaz, e c'hoanteant mont da c'hoari gand ar vugale-all a dro-var-dro. Daoust ha ne ket nez d'ar vugale, ken paour, ken pinvidik, kaout c'hoant da vont da c'hoari an eil gand egile ? Mad, kerkent ha ma vezent guelet o tont e-touez ar vugale-all, e klevet dioc'htu unan-bennag o lavaret :

— Erru a-ze bugale ar c'here trubard ; d-eomp ac'halenn d'ar gear.

Pep hini a iea raktal enn he hent; nikun ne choume gand bugale ar c'here; evel aoun a ioa raz-ho.

Hag ar vugale baour a zistroe d'ho zi en eur vouela da lavaret d'ho mamm ne vezent hanvet nemed bugale ar c'here trubard. Ne gouient ket petra oa ar c'homzou flemmuz-se, rak d'an oad o doa ne zonjent e drouk ebed, hag ho c'haloun n'oa ket evit rei d'ezho da gredi n'oa ho zad nemed eun trubard hag eur muntrer. E peleac'h eman ar c'hraouadur mad hag a gaf abek enn he dad ? Mez ma ne gouient ket petra oa ar c'homzou-ze, e kavent evelato diez kenan guelet an oll vugale-all o kemeret an teac'h ker buan ha ma vezent guelet o tont. Ho mamm ,geaz, ouc'h ho c'hlevet, a vouele dourek, rak hi e doa eur galoun vad, ha ne doa biskoaz heuliet he fried enn he oberou fall. Evelato ec'h anaveze he dorfejou, hag abalamour da-ze e doa aoun ha mez o vont e-touez an dud, ha ne d-ea er meaz euz he zi nemed, evel ar bleiz euz he goat, pa deue an naoun d'he goaska.

Truezuz oa, evel a velit, doare an tiad tud-se, braz ha bian, ha kouskoude den n'en doa truez out-ho. Pa lavaran n'en doa den truez out-ho, e fazian. Unan a ioa er vro hag a gase d'ezho bep sizun he aluzenn, hag anez e vichent marvet gand an naoun ; hounnez oa Mari Kreac'h, grek Per ar Zant, c'hoar-gaer Anna ar Zant ! N'oa ket evit mont heunan, a lavare, betek ti ar c'here, rak ar guel anezhan a roe kridienn ha spount d'ezhi — ha ne ket hep souez, — mez kas a rea he flac'h enn he leac'h da gas he aluzenn. Ar plac'h zoken ne d-ea ket enn ti, gervel a rea ar c'hrek, rei

a rea an dorz vara d'ezhi ha ker buan e teue d'ar red varzu ar gear gant aoun na viche deuet ar c'here var he lerc'h. Kaerra aluzenn! Ha ne ket an dra-ze ober vad d'ar re a ra drouk d'eomp? Per hag Anna ar Zant a dlie ho c'haloun tridal gant levenez, e Baradoz an Aoutrou Doue, o velet Mari oc'h ankounac'haat, er guel a Zoue, an drouk great d'ezho ha d'ezhi.

Aluzenn Mari Kreac'h, kaer e doa beza kalounek, n'oa ket evelato braz avoualac'h evit beva eun tiad tud a-bez. Dre-ze, ouc'hpenn berrentez a ioa e ti ar c'here, ar gernez a ioa enn-han. Ne ket hep souez ive-ta ma kastizent bemdez, an dud paour, ha ma oant treuteat kement, a-benn eur pennad, ma n'oa nemed ar skeud anezho. Ar c'here a ioa deuet da veza ken dizec'h ha ken tano hag eur baluc'henn; he c'hrek a ioa henvel out-han. Ar vugale a glevet o vouela, o krial, o c'houlen eun tamm bara ha n'oa grinsenn da rei d'ezho, ha den ne rea van evit ho c'hlevet. Doue hag an dud a ioa evel en em lakeat er memez tu evit beza kriz e kenver ar c'here hag he dud. Doue a c'hortoz hag a c'hed, mez ne ankounac'ha ket ar goall-oberiou.

Ma karche ar c'here beza eat da ziskarga he goustianz d'he bersoun pe da eur beleg-all-bennag er gofesion, Doue hag an dud o diviche great eur zell a druez out-han. Mez ar c'here ne d-ea na var dro belek na var dro iliz ebed, evel m'am beuz her lavaret d'eoc'h, ha setu perak, er vro, e kredet e kendalc'he he vuez difeiz ha direiz; ha setu perak ive den ne gemere truez out-han. An traou n'oant ket evit padout pell er stad-se, pe, abarz nebeut, e viche kavet, e Pount-Eoun, eun tiad tud marvet gand an naoun.

Eur meurvez, mintin mad, ec'h en em gavaz, e Lopreden, eun trafiker amann a Vontroulez, a veze bep meurs e marc'had Kastel, hag a anaveze mad ar c'here.

— Dont a ran da lavaret d'eoc'h, emez-han, hoc'h distlabezet dioc'h kere Pount-Eoun.

— Ha guir a lavarfac'h, eme an oll?

— Ker guir ha m'her lavaran d'eoc'h, eme-z-han. Ganenme eo en em gavet er mintin-man, var dro teir heur, o tiskenn d'ar Vadalen, e kichenn Montroulez. He c'hrek hag he vugale a ioa gant-han. N'ho doa ket a galz dillad, evel a c'houzoc'h, evelato ar pez o deuz a ioa en eur pakad, gand ar c'here ouc'h he gein. P'am beuz hen anavezet, em beuz dalc'het va marc'h a-za, hag em beuz lavaret d'ezhan :

— Sell, te a zo a-ze, kere ?
— Ia, emez-han.
— Ha da beleac'h ez ez evel-se ?
— Red eo d'ign tec'het dioue'h Plouenan, rak mervel a rankfenn gand an naoun e Pount-Eoun, me, va grek ha va bugale. Mont a ran da chom en eur vro-all.
— Enn eur vro-all ne vezi ket anavezet hag e vezo eaz d'id dont var an tu mad, rak pell braz a zo ne valeez ket var an hent eeun.

N'oa ket re sklear c'hoaz, evelato e velen lagad ar c'here o lugerni gand an drouk ouc'h va c'hlevet ; anat oa ne rean ket a vad d'he galoun ; anat oa n'en doa ket a c'hoant da zistrei var an hent mad. Pa veliz kement-se, e roiz eun taol fouet d'am marc'h, ha me ac'hano.
— Salo e ve guir ar pez a livirit d'eomp a-ze, eme baotred Lopreden !
— Ker guir eo ha m'her lavaran d'eoc'h, eme an trafiker amann.
— Mad, guell a-ze !

Arabat eo d'eoc'h beza souezet o velet kement a fouge e paotred Lopreden pa glefchont oa eat kere Pount-Eoun enn he hent. Ha setu aman perak : Ar c'here a ioa anavezet er parresiou a dro-var-dro, a-bell hag a-dost ; enn-ho oa bet gand ar zoudarded, hag e pep leac'h en doa lezet merk he graban ha roud he grizder. Goasoc'h oa zoken eged ar zoudarded, abalamour ma gouie giz ar vro, ha ma kave easoc'h he bleg da ober poan ha drouk d'an dud vad. Dre'n abek-se, pa veze paotred Lopreden er marc'hajou hag er foariou, pa vezet oc'h esa prena pe verza, pa veze goulennet digant-ho, evel m'hor boaz d'hen ober, a beleac'h oant, ha pa respountent oant a Lopreden, e veze komzet dioc'h-tu er c'hiz-man out-ho :
— C'houi a zo euz a Lopreden ?
— Ia, a lavarent.
— Ar gear-ze a zo azioc'h Pount-Eoun, a gaf d'ign ?
— Ia, a lavarent adarre, azioc'h.
— Neuze ec'h anavezit eur c'here a zo eno hag en deuz great kement a zrouk epad an dispac'h. Mar d-ouc'h henvel ouc'h hennez, ne dle ket beza brao ober marc'hajou ganeoc'h.

Ar c'homzou-ze a bike paotred Lopreden enn ho c'haloun, rak n'euz ket muioc'h a dud fall e Plouenan eged el leac'h-all, ha nebeutoc'h marteze e Lopreden eged e pep leac'h.

Ar virionez en doa lavaret an trafiker amann, rak antronoz, e teuaz eul lastez bourc'hiz, gand eur c'harr, da gerc'hat an tamm armel a ioa chomet enn ti.

E Lopreden, dioc'h an abardavez, e oue kement a levenez, ma teuaz paotred ar Sann hag ho amezeien da gichenn an Ty-Du, gand bep a hordenn lann. Ober a rechont eun tantad, evel da c'houel Sant-Ian ha da c'houel Sant-Per, evit trugarekaat an Aoutrou Doue da veza kaset euz ho bro eun den ker fallakr ha ken dismegansuz evit-ho.

---

# EIZVET PENNAD VARN-UGENT

---

## An Dour-Du ha Plougasnou

Ha da beleac'h oa eat da chom ar c'here trubard ? Marteze d'an Dour-Du. Da viana, setu aman ar pez a c'hoarvezaz, el leac'h-se, d'ar mare ma komzan d'eoc'h :

Henvel a reer an Dour-Du ar guchenn diez a zo, enn eun draonien, var dro hanter an hent, etre Montroulez ha Plougasnou. Eul lodenn euz an tiez a zo e parrez Plouezoc'h hag eul lodenn-all e parrez Plouiann. Mad, eno, er mare ma'z eaz euz a Bount-Eoun ar c'here fallakr, ec'h en em gavaz da zerc'hell hostaleri, enn eur c'hoz-ti bian, eun den euz a gostez Leon, ha n'oa anavezet er vro gand den ebed. Ar Berthou oa he hano, a lavare.

D'ar mare-ze, kerkouls ha breman, Plouganaouiz a garie mont bep sadorn da Vontroulez. Ar marc'had ne viche ket bet great mad ma ne vichent ket bet enn-han. Ha pa n'en defe nemed pevar vi, pe eun hanter-lur amann da verza, paotr Plougasnou a gavo guelloc'h koll he zervez er gear evit mont da Vontroulez da verza he bevar vi pe he hanter-lur amann, eged ho rei, ouc'h ar memez priz, er gear, da eun trafiker-bennag euz ar bourg. Hounnez oa ar c'hiz koz, hounnez eo ar c'hiz a zo breman.

Paotred Plougasnou n'int ket bet, ha n'int ket atao zoken mezvierien ; evelato, ec'h efont ho banne ker c'houek ha pep hini ; ha mar kirit rei d'ezho da efa, ec'h efint d'ho *krasou mad*, evel a leveront, e leac'h lavaret d'ho iec'hed, kel laouen ha tra. D'ar mare-ze, kerkouls ha breman, araok dont euz a Vontroulez, e veze bep a vanne, ha goude-ze e teuet var eeun d'ar gear. Mez ouc'h an nevezinti e vez sell atao, pe e vezont mad, pe ne vezont ket. Abalamour da-ze calz anezho, o velet eur bod ilio ouc'h ti bian an Dour-Du, a lavare an eil d'egile :

— Sell, setu aman eun hostaleri nevez ; d-eomp da velet hag evach mad a zo enn-hi.

Ar Berthou a anavezaz raktal he dud. Guelet a reaz oa paotred Plougasnou paotred dioc'h-tu, paotred dijipot, paotred leal hag eeun an tamm anezho. Tud evel-se a ioa eaz suna ho arc'hant digant-ho, rak kredi a reant n'oa ket muioc'h a fallagriez er re-all eged enn-ho ho-unan. Abalamour da-ze, an hostiz nevez a en em lakeaz d'ho zenna d'he di bep tro ma tremenchent a-biou. Gand he gaochou brao, gand he gomzou flour, e teuaz a-benn euz he daol.

Abarz nemeur e oue guelet Plouganaouiz o tont d'ar gear, tommet mad d'ezho, mezo zoken aliez. Ar gragez, er gear, a glemme o velet ho zud oc'h en em gaout er stad-se euz ho marc'had, ha, dreist-oll, o velet pegement a zispign a veze great. Ar pez a c'hoarveze gand Plouganaouiz, a c'hoarveze gand Sant-Ianniz ; ar memez hent a reant en eur zont euz a Vontroulez, ar memez tra a c'hoarveze gant-ho ; ha kement a zrouk a ioa e gragez Sant-Iann-ar-Biz evel a ioa e re Plougasnou.

Ouc'hpenn an dra-ze c'hoaz : ar bek douar-ze a zo leun a vartoloded a rank dilezer ho bro evit mont, a-dreuz ar mor braz, er broiou a-bell, da c'hounit eun tamm bara d'ezho ha d'ho zud er gear. Betek neuze, p'en em gave eur martolod e Montroulez, e teue var eeun d'ar gear da zigas he arc'hant d'he c'hrek evit prena bara d'ar vugale. Mad, abaoue m'edo ar Berthou enn Dour-Du, ar vartoloded zoken a deue d'ar gear mezo hag ho arc'hant hanter-dispignet. Martoloded Perroz ha martoloded Terenez a ioa bet e meur a vro, o doa guelet tud a bep liou, o doa ranket tenna ho spillenn euz ar c'hoari e meur a leac'h, a oue zoken flemmet evel ar re-all.

Perak oa troet an traou er c'hiz-se ? Setu petra c'houlenne an oll.

Eur zulvez vintin, araok an ofern e chapel Kerbabu, edo an oll o c'hoarzin goap da Nonnik an Deun, a ioa bet oc'h ober beach an Indez gand ar *Saint-Pier*, hag a ioa deuet d'ar gear gand daou skoued enn he c'hodel, e leac'h daou c'hant skoued a dlie da gaout. Nonnik en deoue mez, hag a lavaraz dirak an oll :

— Me a c'hoar e peleac'h eo bet laeret va arc'hant.

— E peleac'h-ta, Nonnik, eme an oll ?

— Enn Dour-Du, e ti ar Berthou.

Den na c'hoarzaz. Chom a reaz an eil da zellet ouc'h egile, rak an darn-vuia anezho a ioa bet, evel Nonnik, e ti ar Berthou, hag, evel Nonnik, a ioa bet flemmet.

Kerkent e savaz brud e-touez an dud. Lavaret a reat e roe ar Berthou da efa d'an dud, marc'had mad, evit ho mezvi hag ho laerez goude-ze. Mez den ne c'helle toui oa guir kement-se, rak an den mezo ne vel netra, ne c'hoar petra a ra.

Enn abek da-ze, den ne grede mont araok, hag an traou a viche chomet er stad-se n'eo eaz gouzout pegeit, ma ne viche ket bet, er mare-ze, persoun e Plougasnou, eur belek ha ne varc'hate, ha ne tortille ket pa viche menek da harza ouc'h ar goall giziou. An Aoutrou Troadec oa he hano. Epad an dispac'h oa chomet kuzet er vro, ha meur a dro en deuz great d'ar republikaned. Pa deuaz ar peoc'h, an Aoutrou'n Eskop her lakeaz da gure gand an Aoutrou Morvan, ha, da varo he-man, e oue hanvet da bersoun e Plougasnou. An Aoutrou Troadec a ioa eeun evel eur vialenn, tamm fallagriez enn-han. C'hoarzin a rea kalounek gand an nep a gounte d'ezhan a-du eur marvaill brao. Komz a rea ouc'h ar paour kerkouls hag ouc'h ar pinvidik, na muioc'h na nebeutoc'h. N'en doa drouk nemed ouc'h eur rumm dud : ouc'h ar re a gomze a enep Doue, a enep ho nesa pe a enep lezennou hor mamm zantel an Iliz. Ar re-ze a-vad, ne zaleent ket da veza kaset gant-han divar he dro ; fae oa gant-han lavaret eur ger epken out-ho.

Boazet, epad an dispac'h, da veza bemdez var riskl da goll he vuez, ne gemere aoun rak netra. N'oa bet strafillet nemed eur veach enn he vuez, hag evit eun dra ker farsuz oa, ma n'oun ket evit miret d'her c'hounta d'eoc'h.

E traon bourk Plougasnou eman an aot. Enn aot-se ez euz eur roc'h hanvet Roc'h-Ledan. Pa vez izel ar mor, ez eer enn-hi var droad ; mez pa zao ar mor, e vez buan kel-

c'het gant-han. Eun dervez eur pillaouaer, euz a barrez Botmeur, e menez Are, a deuaz da billaoua da gostez Plougasnou ha Sant-Iann-ar-Biz; n'en doa biskoaz, a lavare, guelet lenn ebed ker braz hag ar mor. — Ne ket souez. — Mont ha dont a rea, var an treaz, a-hed ar mor a ioa izel, mar doa eun dudi he velet. Skuiza a reaz evelato o vale, hag e teuaz c'hoant d'ezhan da vont da ober eur c'housk var ar Roc'h-Ledan. Eaz oa d'ezhan mont, rak ar mor a ioa eat kuit; brao oa d'ezhan, rak tomm oa an heol.

A-benn eur pennad, ar C'herne a zihunaz. Mez siouaz! ar mor a ioa deuet enn aot hag en doa kelc'het ar roc'h. Kaer en doa ar C'herne klask hent da zont kuit, ne gave hini; enn dro d'ar roc'h n'oa nemed mor. Koll a reaz he benn; en em lakaat a reaz da grial ha da iouc'hal ken a dregerne an aot gant-han, betek Rufellik ha Tregastel zoken. Ne oue ket pell evit rei da glevet, rak, ouc'hpenn ma krie kren, Roc'h-Ledan a zo e kichenn an douar, hag enn aot-se e vez tud atao. Den a-vad ne oue spountet, rak gouzout a reat oa amzer da vont d'ar Porz-Louarn da lavaret da eur vag dont d'her c'herc'hat; ha setu ive ar pez a oue great.

An Aoutrou Troadec a glevaz, ker buan hag ar re-all, oa kelc'het eun den, gand ar mor, var Roc'h-Ledan. Dont a reaz d'ar red d'an aot : c'hoant en doa da vont var neun d'her c'herc'hat, pe da vervel gant-han. Miret e oue out-han, rak ar C'herne n'edo ket var var da veza beuzet; guelet a reat dija eur vag o tont dreist bek Tregastel. Mez an Aoutrou Troadec n'oa ket evit chom e peoc'h e kichenn ar mor. Dont a reaz da Draon-Ispi, hag ac'hano, divar eun dorgenn, e roaz an absolven d'ar C'herne. Ar pez her lakea evel-se da vont er meaz anezhan he-unan, oa abalamour ma ne c'helle ket kofez eun den hag a gave d'ezhan a ioa o vont da veza beuzet dirak he zaoulagad. Mez n'en em gavaz drouk ebed; an Talbot, a Dregastel, a en em gavaz e poent gand he vag; digas a reaz d'an douar ar C'herne ne ehane da grena o velet oa bet ken tost d'ezhan beza beuzet.

Me gred ne ket bet ar C'herne-ze, biskoaz abaoue, o kousket var eur roc'h, e kreiz ar mor, n'euz forz pegenn tomm e c'helfe beza bet an heol var he gein.

Mad, hennez, an Aoutrou Troadec-se, o klevet a begement a bec'hejou oa penn-kaoz ar Berthou, a lavaraz eur zulvez da dud Plougasnou n'oa ket mad d'ezho mont, evel a reant, da efa da di *fripouned,* evel ar Berthou.

Unan-bennag a gasaz ar gomz d'an Dour-Du, ha d'ar zadorn varlerc'h, ar Berthou, divar dreujou he di, a lavare da dud Plougasnou, a iea a-biou, rak hini anezho ne d-ea enn ti — hon tud koz a zente atao ouc'h ho fersouned :

— Me a c'hoar perak ne deuit ket herrio enn ti ; mez lezit ho persoun ganen-me, varc'hoaz me her c'houmpezo.

— C'houi, Berthou, eme unan o chom a-za.

— Ia, me ; rak me a zo eun den guiziek hag a c'hoar kalz a draou divar benn ar veleïen. Varc'hoaz me a ziskouezo d'hoc'h Aoutrou persoun Troadec ne c'heller ket evel-se stlabeza tud evel-d'oun-me a c'hounit ho bara dioc'h ho micher.

— C'houi, Berthou, eun den guiziek ?

— Ia, me.

— Mad, *efidandomen*, hon Aoutrou persoun-ni ne ket eur ginaouek eo, ken nebeut.

— Pa gomzign-me out-han e velo, rak me am beuz guelet meur a velek epad an dispac'h.

— Ne gredan ket evelato, kaer hoc'h euz beza desket mad, en defe aoun razoc'h, hon Aoutrou persoun-ni.

— Varc'hoaz e velot.

— Na varc'hoaz zoken ! Dioc'h-tu evelse ?

— Ia varc'hoaz ha dioc'h-tu. Varc'hoaz vintin me a vezo e Plougasnou, eun den a lézen guiziek meurbed ha me. Ne ket n'am befe aoun va-unan, mez guelloc'h eo daou eged unan. Ha, ma ne deu ket ho persoun d'en em zislavaret euz ar gador, epad he brezegen, dirak an oll, e velot da beleac'h ez ai an traou, rak al lezen a zo breman striz var ar veleien ; ne ket evel araok an dispac'h.

— Ne ket strisoc'h, me gred, var-n-ezho eged var an dud-all ; ha ne c'heller ket ober muioc'h a zrouk d'ezho evit d'eomp-ni ?

— Nann, d'ar re n'ho d-euz ket a ijin ; mez me a c'hoar ar pleg var-n-ezho.

— Ma n'euz nemed ijin ganeoc'h, Berthou, n'hoc'h ket evit lavaret evelato e ve al lealded enn ho tu.

— Oh ! gand ar veleien n'euz ket a izoum da gaout kement-se a lealded.

— Kement ha gand ar re-all, me gred.

— Fazia, ha fazia a vraz a rit, paotr Plougasnou.

— Perak-ta, Berthou ?

— Setu aman perak. Mar lavarit drouk divar-benn unan-

bennag, evel c'houi ha me, e rankot diskouez eo guir ar pez a livirit, pe den n'ho kredo, pe zoken e rankot dislounka ho lavar dirak ar barner, ar pez a goust arc'hant avechou.

— Ha ne ket er memez tra evit ar veleien ?

— Nann ; avoualac'h eo tamall anezho, lavaret traou divar ho fenn, n'euz forz pegen diskiant e c'helfent beza ; an traou diskianta a vez kredet da genta, an oll a gredo ac'hanoc'h, hag ar veleien a zo ken aounik, ma ne gredont lavaret ger.

— Mad, Berthou, klevet a ran ac'hanoc'h, ha chom a ran sebezet ouc'h ho klevet.

— Varc'hoaz e klefot goasoc'h c'hoaz, rak varc'hoaz, evel am beuz lavaret d'eoc'h, ho persoun a ranko en em zislavaret euz ar gador, dirak an oll, dirak Doue, paotred Plougasnou.

— Ma rank en em zislavaret enn he zermoun, e vezo red d'eoc'h da viana her lavaret d'ezhan araok an ofern ?

— Hennez eo ive va mennoz.

— Neuze-ta e vezoc'h du-man varc'hoaz araok an ofern bred ?

— Ia, ha rok an tamm ac'hanoun, zoken.

— Ha da bed heur e vezoc'h e ti an Aoutrou persoun ?

— An ofern bred, am beuz klevet lavaret, a zo da zek heur e Plougasnou ; mad, da nav heur, me a vezo krog enn ho persoun.

— Da nav heur ? Mad, me her lavaro da gement hini a veligu, ha ni a en em gavo ganehoc'h eno neuze, hag a velo penaoz ez ai an traou.

— Ia, ia, deuit, hag e velfot penaoz e vezo kribet he benn d'hoc'h Aoutrou persoun Troadec.

— Mont a raimp, Berthou. Kenavezo varc'hoaz !

Hag an dud bodet, enn dro da di ar Berthou, epad ar gount-se, d'ar gear hep banne ebed.

Antronoz, eun tamm araok nav heur, edo ar Berthou e bourk Plougasnou. Ar brud euz ar pez en doa, enn derc'hent, lavaret enn Dour-Du, a ioa bet kaset gand tud an ofern vintin dre bevar c'horn ar barrez, ha zoken dre Zant-Iann. Enn abek da-ze oa leun ar c'hoc'hi a dud, mall gant-ho klevet ar Berthou oc'h ober he gomz. An Aoutrou Troadec n'en doa klevet menek ebed euz ar pez a ioa c'hoarvezet enn Dour-Du, ha den n'en doa lavaret d'ezhan e tlie ar Berthou dont d'her c'haout. Evel-se edo erru dinec'h euz he di d'an iliz da gofez he dud. Chom a reaz souezet o velet

19

kement-all a dud er c'hoc'hi. Trei a reaz varzu enn-ho en eur lavaret :

— Sell-ta, paotred, petra a zo a nevez ganeoc'h ?

Ker buan ar Berthou a deuaz euz a-douez an dud, ha var he lerc'h, eun Aoutrou barvek, dillad bourc'hiz gant-han. Krena a rea he izili gand he ioul ; he zaoulagad a lugerne evel daou gef-tan. Evelato e tennaz he dok dirak an Aoutrou persoun en eur lavaret :

— Me eo ar Berthou, hostiz an Dour-Du.

Hag ec'h en em zave var he dreid.

— Ah ! te eo ar Berthou, eme an Aoutrou Troadec, en eur zellet out-han euz an eil penn d'egile. Ah ! te eo ar Berthou !

Hag an Aoutrou persoun a vousc'hoarze. — N'oa ket strafillet enn dro-man, evel m'oa bet evit Kerne Roc'h-Ledan.

— Ia, me, emez-han rok, hag em beuz izoum braz da gomz eur ger ouz-hoc'h.

— Pa giri, Berthou, eme an Aoutrou Troadec o trei out-han, pa giri, hag e ve aman ha dioc'h-tu zoken e ve.

An dud, epad keit-se, a ioa en em gelc'het a dost hag a astenne ho gouzouk evit klevet guelloc'h penaoz e iache an traou enn dro. Ouch'penn daou c'hant den, a leverer, a ioa eno, ha dont a rea atao tud er bourk.

Ar Berthou a reaz eur zell faeuz ouc'h an dud. Kaout a rea d'ezhan ez ea, en eun taol, da zouara an Aoutrou Troadec, hep kaout izoum euz an den a lezen, ar barvek hirr a ioa deuet gant-han euz a Vontroulez. Abalamour da-ze e lavaraz d'an Aoutrou persoun ker rok ha tra :

— Gouzout a rit, kerkouls ha me, eo difennet dispenn an nesa, dreist-oll d'ar veleien ?

— Ia Berthou.

— Mad, disul diveza, hoc'h euz lavaret n'oan-me nemed eul laer.

— Me, Berthou, am beuz lavaret oaz laer ?

Ia, Aoutrou persoun, c'houi. Ha m'hen anzavit ket, dek test e leac'h unan a gavign d'her lavaret d'eoc'h pa gerfot.

— N'em beuz ket lavaret e vichez laer, Berthou, hag aman an Aoutrou Troadec a zave he vouez evit beza klevet guelloc'h ; lavaret em beuz great a-vad oaz eur *fripoun*.

D'ar gomz-se, ar Berthou a zounnaz, luc'hedennou a strinke euz he zaoulagad. Chom a reaz da zellet ouc'h an Aoutrou Troadec ; he zen a lezen a ioa ker mantret hag hen.

An Aoutrou persoun a gendalc'haz :

— Ia, Berthou, lavaret am beuz great n'out nemed eur *fripoun;* n'em beuz ket lavaret oaz laer, avad.

— Ha ne ket ar memez tra an daou c'her-ze : laer ha *fripoun.*

Nann, Berthou. Marteze n'out ket laer, me n'her gouzoun ket, mez *fripoun* out a-vad. Anzao ouzign ; ped gueach n'ec'h euz ket sachet tud enn da di evit ho mezvi, ha, pa vezent mezo, ped gueach ne c'heuz ket lakeat da zourn enn ho godel evit kemeret ho guenneien! Ha ne ket *fripounerez* eo an traou-ze? Ha c'hoant ec'h euz e kafen-me tud da doui d'id eo guir ar pez a lavaran? Selaou, n'em beuz nemed lavaret eur ger : Paotred Plougasnou, eme an Aoutrou Troadec en eur zevel he vouez huelloc'h c'hoaz, ha ne ket guir ar pez a lavaran? Ha ne ket guir eo ar Berthou eur *fripoun?*

— Eo, eo, eme an dud a-unan, ar Berthou a zo eur *fripoun*..... Ar Berthou d'ar gear..... Dao var ar Berthou....

Neuze e savaz mesk ha kabal e-touez an dud ; unan a lavare an dra-man, eun-all a lavare eun dra-all ; an oll a ioa dirollet, den ne c'helle gouzout petra a lavaret ; ne glevet nemed mallloziou var ar Berthou.

Ar barvek a c'hellaz en em zila kuit, mez ar Berthou ne c'hellaz ket ober ar memez tra. Unan-bennag, ne c'houfenn ket lavaret d'eoc'h piou, nemed Job Lo e viche, a roaz d'ezhan eun hortad hag hen stlapaz a-daol var ar re a ioa enn tu-all. Ar re-man a roaz d'ezhan eur buntad-all, gand eun taol troad pe zaou, evit her c'has larkoc'h. Fall ec'h en em gavaz enn dro-man, rak koueza a reaz var Fanch Kerveni. Fanch, drouk enn-han, a grogaz, gand he zaou zourn er Berthou, hag hen stlapaz d'he dro, a flao, ouc'h moger ti an Avalou.

An Aoutrou Troadec, o velet edot o vont da zispenn paour keaz hostiz an Dour-Du, a lavaraz her lezer da vont d'ar gear. Ha ker buan, Plouganaouiz, atao sentuz ouc'h mouez ho fersoun, her lezaz da vont kuit.

Ar Berthou a en em zestumaz buanna ma c'hellaz, hag a ioa o vont kuit mezek meurbed, ha c'hoenn enn he lerou, va c'hredi a c'hellit, p'en em gavaz er bourk Nonnik Deun. Nonnik a redaz var he lerc'h hag a roaz d'ezhan eun taol troad, evel ma c'hoar rei eur martolod, en eur grial a-bouez he benn :

— Ha va daou c'hant skoued-me, Berthou laer, e peleac'h emaint ?

Ar Berthou ne zistroaz ket zoken da zellet piou a skoe gant-han. Ne reaz nemed astenn he gammed evit mont buannoc'h er meaz a vourk Plougasnou.

Goude tro ar re vraz e teuaz tro ar re vian. Ar vugale, o velet ho zud o kempenn ken didruez hostiz an Dour-Du, a ieaz d'hen ambrouk, betek an Ti-Nevez, en eur deurel mein var he lerc'h. Meur a vean a doumpaz en eur goueza var he gein, mez ne rea van ; ne zistroe ket da zellet, ne rea nemed bale buannoc'h-buanna varzu he gear.....

Ha ma viche-ta en em gavet var-n-han krennardet Terenez, Samson ha Perroz !

Araok an noz, ar brud euz a gement-man a ioa eat betek Plouezoc'h hag an Dour-Du, larkoc'h marteze ; ar brudou a ia ker buan ! A-ziagent oa bet eur gomz-bennag divar-benn ar Berthou, mez den ne grede mont araok da genta ; eun tamm aoun a ioa ra-z-han, abalamour ma oa, a lavare, desket ha krenv var al lezennou, ha ma c'helle, var he veno, kas d'ar prizoun ha zoken d'ar galeou, an nep a glaskche trabas out-han. Breman a-vad, pa oa bet kefestet gand an Aoutrou Troadec, pep hini a lavar ar pez en deuz klevet. Oll e gouiet oa ar Berthou a gostez Leon ; kals o doa klevet en doa great eun torfed braz-bennag var dro Plouenan ; lod a lavare oa eur muntrer ; lod-all a lavare en doa lakeat an tan enn eun ti ha devet daou graouadur ; lod-all c'hoaz a lavare en doa laeret ilizou epad an dispac'h, ha guerzet beleien d'an dispac'herien..... Mez ar brudou-ze a ioa oll mesk-a-mesk, ha den n'oa evit lavaret e peleac'h edo ar guir virionez. N'euz ket zoken gouezet biskoaz, evit mad, abalamour da betra en doa ranket kuitaat he vro.

Hag hennez e ve e guirionez kere trubard Pount-Eoun ? Ne c'hellan ket her lavaret d'eoc'h gand guirionez, rak n'em beuz merk anat ebed a gement-se. Ar pez a zo guir eo, d'ar zadorn varlerc'h, dor ar Berthou a ioa serret enn Dour-Du. Abaoue ar iaou oa eat enn he hent gand he c'hrek hag he vugale. Da beleac'h oa eat ac'hano ? Den ne gouie, den n'en deuz gouezet abaoue.

Daoust ha marvet eo, evel Loull ar Bouc'h, enn eur c'hougn-tro-bennag, pell dioc'h pep kristen ?

P'en devez great an den fall he reuziad var an douar, pa vez kouezet doun avoualac'h e puns ar pec'hed hag er fal-

lagriez, an diaoul hen dilez en eur c'hoarzin iud. Tro an Aoutrou Doue a zo erru, zoken er bed-man, da c'hedal ma roio, er bed-all, da bep hini hervez he oberou.

Doue ne ziles james ar re a vale a-du gant-han : avechou er bed-man o devez evit guir eun tamm poan, mez er bed-all e vezint paet mad.

Achu eo va c'hount.

Ra blijo gand Doue beza madelezuz e kenver Ian Pennors, ankounac'haat he bec'hejou, rei d'ezhan ha d'an oll gristenien, lod enn he Varadoz!!!

FIN.

# TAOLEN

---

Brest. — Moullet e ti A. KAIGRE, ru ar C'hastel, 4.

